# HEURIOU

## BREZONNEC

## HA LATIN,

COMPOSET *quen en pros, quen en guers, en faeçr hobl simpl, gant an Autrou* BRIZ, *Belec, hac augmantet a nevez eus a G'housperou* S. Briec, S. Eozen, S Guillerm, S. Caourintin, S Paol a Leon *ha* S. Tudual.

*Hoc fac et vives.* Luc. 10, 28.

Grit ar pez a so el levr-má, hac e vefot er bed-má en graç Doue, hac er bed-hont en ho c'hloar.



E SANT - BRIEC,

E ty L. PRUD'HOMME, Imprimer ha Librer.

1849.

## APPRO ATION.

Nous, Evêque du Diocèse de Saint-Brieuc, permettons à M. PRUD'HOMME, d'imprimer un livre intitulé : *HEURIOU BREZONNEC HA LATIN.*

Donné à Saint-Brieuc, sous notre seing, notre sceau, et le contre-seing de notre secrétaire, le 29 Mai 1820,

† MATHIAS, Ev. de Saint-Brieuc.

Par mandement :

J. JANHIN, Prêtre, Secrét.

## JESUS, MARIA.

*J'Invoquerai avec respect ces doux noms au réveil, au coucher et souvent durant la journée, aux tentations, aux périls et à l'article de la mort. Dieu me fasse la grâce qu'en cette extrémité ce soient, ces augustes noms de* JÉSUS *et* MARIE, *les dernières paroles que je prononcerai et de bouche et de cœur. Les démons prennent la fuite à la dévote prononciation de ces sacrés noms. En détestation de ces maudits esprits, et en protestation de vouloir appartenir entièrement à* JÉSUS *et à* MARIE, *disons maintenant du fond de notre cœur, aussi-bien que de bouche:*

Vivent JÉSUS et MARIE à la mort et à la vie.

## *JESUS, MARIA.*

ME a invoquo gant respet an hanvou douç-mâ guent cousquet ha pa zihunin, hac alies epad an deis, en dentationou, en danjerou hac en articl ar maro. Doue ra roï d'in c'hraç ma vezo JESUS ha MARI, divesa comsou a brononcin hac a c'henou hac a galon en extremite-se. An æreven a deac'h ous ar brononciation devot eus an hanvou sacr-mâ. En detestation eus ar sperejou milliguet se, hac en protestation penaos e fell deomp apparchantout antieramant ous JESUS ha MARI leverromp breman eus a greis hor c'halon:

Bevet JESUS ha MARI em c'halon da bep pro
Ma teuin bepret d'ho meuli em buez hac em maro.

# CALANDRIER

| Ar bloaziou | Lizeren ar Sul | An epactou | Dissul ar Septuages. | Demerc'h. al Ludu. | Dissul Fasq. |
|---|---|---|---|---|---|
| 1849 | g | 6 | 4 C'huevr. | 21 C'huev. | 8 Ebreul. |
| 1850 | f | 17 | 27 Guenv. | 13 C'huev. | 31 Meurs. |
| 1851 | e | 28 | 16 C'huevr. | 5 Meurs. | 20 Ebreul. |
| 1852 | D C | 9 | 8 C'huev. | 25 C'huev. | 11 Ebreul. |
| 1853 | b | 20 | 23 Guenv. | 9 C'huev. | 27 Meurs. |
| 1854 | a | 1 | 12 C'huevr. | 1 Meurs. | 16 Ebreul. |
| 1855 | g | 12 | 4 C'huevr. | 21 C'huev. | 8 Ebreul. |
| 1856 | F E | 23 | 20 Guenv. | 6 C'huev. | 23 Meurs. |
| 1857 | d | 4 | 8 C'huev. | 25 C'huev. | 12 Ebreul. |
| 1858 | c | 15 | 31 Guenv. | 17 C'huev. | 4 Ebreul. |
| 1859 | b | 26 | 20 C'huevr. | 9 Meurs. | 24 Ebreul. |
| 1860 | A G | 7 | 5 C'huevr. | 22 C'huev. | 8 Ebreul. |
| 1861 | f | 18 | 27 Guenv. | 13 C'huev. | 31 Meurs. |
| 1862 | e | * | 16 C'huevr. | 5 Meurz. | 20 Ebreul. |
| 1863 | d | 11 | 1 C'huevr. | 18 C'huev. | 5 Ebreul. |
| 1864 | C B | 22 | 24 Guenv. | 10 C'huev. | 27 Meurz. |
| 1865 | a | 3 | 12 C'huevr. | 1 Meurz. | 16 Ebreul. |
| 1866 | g | 14 | 28 Guenv. | 14 C'huev. | 1 Ebreul. |
| 1867 | f | 25 | 17 C'huevr. | 6 Meurz. | 21 Ebreul. |
| 1868 | E D | 6 | 19 C'huev. | 26 C'huev. | 5 Ebreul. |
| 1869 | c | 17 | 24 Guenv. | 10 C'huev. | 28 Meurz. |
| 1870 | b | 28 | 13 C'huev. | 2 Meurz. | 17 Ebreul. |
| 1871 | a | 9 | 5 C'huevr. | 22 C'huev. | 9 Ebreul. |
| 1872 | G F | 20 | 28 Guenv. | 14 C'huev. | 31 Meurz. |
| 1873 | e | 1 | 9 C'huev. | 26 C'huev. | 13 Ebreul. |
| 1874 | d | 12 | 1 C'huevr. | 18 C'huev. | 5 Ebreul. |
| 1875 | c | 23 | 24 Guenv. | 10 C'huev. | 28 Meurz. |
| 1876 | b A | 4 | 16 C'huevr. | 1 Meurs. | 16 Ebreul. |
| 1877 | g | 15 | 28 Guenv. | 14 C'huev. | 1 Ebreul. |
| 1878 | f | 26 | 17 C'huev. | 6 Meurs. | 21 Ebreul. |

## AR GOUELIOU MOBIL.

| Ar bloaziou | An Assantion pe ar Iaou-Basq | Disul ar Pantecost | Gouel ar Sacram. | Ar Sul quenta en Avent |
|---|---|---|---|---|
| 1849 | 17 Maë. | 27 Maë. | 10 Mezev. | 2 Querzu. |
| 1850 | 9 Maë. | 19 Maë. | 30 Maë. | 1 Querzu. |
| 1851 | 29 Maë. | 8 Mezev. | 19 Mezev. | 30 Du. |
| 1852 | 20 Maë. | 30 Maë. | 10 Mezev. | 28 Du. |
| 1853 | 5 Mae. | 15 Maë. | 26 Mae. | 27 Du. |
| 1854 | 15 Maë. | 5 Mezev. | 15 Mezev. | 3 Querzu. |
| 1855 | 17 Maë. | 27 Maë. | 7 Mezev. | 2 Querzu. |
| 1856 | 1 Mae. | 11 Maë. | 22 Mae. | 30 Du. |
| 1857 | 21 Maë. | 31 Maë. | 11 Mezev. | 29 Du. |
| 1858 | 13 Maë. | 23 Maë. | 3 Mezev. | 28 Du. |
| 1859 | 2 Mezev. | 12 Mezev. | 23 Mezev. | 27 Du. |
| 1860 | 17 Maë. | 27 Maë. | 7 Mezev. | 2 Querzu. |
| 1861 | 9 Maë. | 19 Maë. | 30 Maë. | 1 Querzu. |
| 1862 | 29 Maë. | 8 Mezev. | 19 Mezev. | 30 Du. |
| 1863 | 14 Mae. | 24 Maë. | 4 Mezev. | 29 Du. |
| 1864 | 5 Maë. | 15 Maë. | 26 Mae. | 27 Du. |
| 1865 | 25 Maë. | 4 Mezev. | 15 Mezev. | 21 Du. |
| 1866 | 10 Maë. | 20 Mae. | 31 Mae. | 28 Du. |
| 1867 | 30 Maë. | 9 Mezev. | 20 Mezev. | 27 Du. |
| 1868 | 22 Mae. | 1 Mezev. | 12 Mezev. | 2 Querzu. |
| 1869 | 6 Maë. | 16 Maë. | 27 Maë. | 28 Du. |
| 1870 | 26 Mae. | 5 Mezev. | 16 Mezev. | 27 Du. |
| 1871 | 18 Mae. | 28 Maë. | 8 Mezev. | 3 Querzu. |
| 1872 | 9 Maë. | 19 Maë. | 30 Maë. | 1 Querzu. |
| 1873 | 22 Maë. | 1 Mezev. | 12 Mezev. | 30 Du. |
| 1874 | 14 Mae. | 24 Maë. | 4 Mezev. | 29 Du. |
| 1875 | 6 Maë. | 16 Maë. | 27 Maë. | 28 Du. |
| 1876 | 25 Maë. | 4 Mezev. | 15 Mezev. | 3 Querzu. |
| 1877 | 10 Maë. | 20 Maë. | 31 Maë. | 2 Querzu. |
| 1878 | 30 Maë. | 9 Mezev. | 20 Mezev. | 1 Querzu. |

## *An Amseriou Santel, ar Solenniteou hac ar Goueliou Mobil, pere int.*

BEza ez eus er bloas derten amseriou santel pe solenniteou ha goueliou mobil, evel a so roet da entent diaraoc, pere so galvet mobil, da lavaret eo, chenchant, abalamour ma chenchont a zeiz hac avisiou soquen a vis, ha na erruont quet bep bloas d'ar memes poent evel ar goueliou-all pere so stabl. Chetu amâ'tu an amseriou hac ar goueliou mobil-se, pera so merquet en daulen diaraoc.

Ar sul quenta eus an Azvent, pehini a vez ato ar Sul tosta da vouel sant Andre, quent pe c'houde hac avisiou mames ec'h erru d'ar gouel-mâ; ar pez a ellot da anaout dious liseren ar sul, pehini a vezo merquet evit ar bloas-sa.

Ar Septuagesima, pehini a gommanç ato an trede Sul dirac demerc'her al Ludu; eleac'h me finis an *Alleluia*, pehini a ves leset ac'hano da Basq hep he lavaret en Ofiç divin.

Demerc'her al Ludu, pehini eo an deiz quenta eus ar C'horaïs, eleac'h ma tleer assista en Ofern, ha receo al Ludu benniguet da ober erfat, evit en em dispos d'ar benijen.

Dissul Phasq gant al lun hac ar meurz varlerc'h peguement bennae na d'ê quiet berset ar meurz bremâ en carten escoption, evel m'az oa diaguent.

Gouel an Assancion eus hor Salver en eê, galvet ivez ar Ion-Basq, pehini a errn da beñ an daouguent dez varlere'h Pasq d'ar ison ato.

Dissul ar Pantecost gant al lun hac ar meurz varlere'h, peguement bennae na d'ê quet bersat bremâ ivez ar meurs en certen escoptiou, evel m'az oa diaguent.

Gouel ar Sacramant, pehini a vez solenniset d'ar iaou varlere'h dissul an Dreindet, pehini eo ive ar Sul quenta varlerc'h ar Pantecost.

Er c'halandrier diaraoc a vellot pe da zeiz ha pe en mis eus ar bloas ma viot ennâ, ec'h erruo ar solenniteou-mâ.

Peb Ilis a so Ivez oblijet da observi ar gouel principal eus he fatron, hac an deiz eus he Dedicaç, mar edeveus Dedienet. Mas ar gouel-mâ eus an Dedi a vez solenniset dre an darnvuia eus an Ilisou da ur Sulvez, evel en Escopti Querne, eleac'h ma solenniser an Dedicaç eus an oll Ilisou casimant ar Sul dives varlerc'h ar Panteeost, eraoc Sul quenta eus an Azvant.

# CALANDRIER AR MISIOU.

## GUENVER.

A 1 Ar Circoncision, *b.*
b 2 Eizv. s. Stephan, *d.*
c 3 Eizvet s. Ian, *doub.*
d 4 Eizv. an Innoçantet, *d.*
e 5 s. Thelesphor, p. m.
f 6 Gouel ar Rouanez, *b.*
g 7 s. Lucian, merzer,
A 8 stes Guidila, Guerc'h.
b 9 stes Bazilissa, merz.
c 10 s. Guillerm, escop.
d 11 s. Hygin, pap, m.
e 12 s. Eutrop, merzer.
f 13 Eizv. ar Rouanez, *d.**
g 14 s. Hiler, escop. conf.
A 15 s. Paul, ermit, c. *d.*
b 16 s. Marcel, pap, m.
c 17 s. Anton, conf. *doub.*
d 18 Cador s. Per, p. c. *d.*
e 19 s. Canut, merzer.
f 20 s. Fabian ha s. Bestian, merzerien, *doub.*
g 21 stes Agnes, *g. m. d.*
A 22 s. *Vincent*, etc. m.
b 23 s. Remond Pen. conf.
c 24 s. Timothée, esc. m.
d 25 Conver. s. Paul, *doub.*
e 26 s. Polycarp, esc. m.
f 27 Yan Chrysost. doct. *d.*
g 28 Julian, escop. c. *d.*
A 29 s. Fr. de Sal, es. c. *d.*
b 30 stes Martina, g. m.
c 31 s. Per Nolase. c. *doub.*

* *Dar Sul valerc'h eizvet ar Rouanez ema gouel an Hano a Jesus*, doubl.

*D'ar Merc'her dirac demerc'her al Ludu e reor e Querne goues an tri berad Goad*, doubl

## C'HUEVRER.

d 1 s. Ignaç, escop. m.
e 2 Purific. ar Verc'hes, galvet ar Chande, *b.*
f
g 3 s. Bleas, escop. m.
4 s. Andre Corsin, es. *d.*
A 5 stes Agata, g. m. *d.*
b 6 stes Dorotea, guerc'h. s. Gildas.
c 7 s. Romuald, conf. *d.*
d 8 s. Jan de Mata, c. *d.*
e 9 stes Apollina, g. m.
f 10 stes scholastica, g.
g 11 s. Severin, conf. abat.
A 12 s. Didier, confessour.
b 13 stes Ulalia, guer., m.
e 14 s. Valentin, bælec. m.
d 15 s. Fost. ha s. Jovita, m
e 16 stes Juliana, g. m.
f 17 s. Guevroc, c. *doubl.*
g 18 s. Simeon, escop. m.
A 19 s. Gobin, bælec, m.
b 20 s. Eucher, escop. c.
c 21 s. Gombert, escop. c.
d 22 Cador s. Per, p. c. *d.*
e 23 stes Mac'harid, penit.
f 24 s. Mathias, Abostol.
g 25 s. Theres, arc'hesc. c
A 26 s. Alexandr, patriarch.
b 27 s. Germier, c. alc'hues
c 28 s. Romen, confessour

*Er Bloavesiou Bissaut e ves nao devez varnuguent e mis C'huevrer, ha [illegible] ven gouel sant Mathias an pempet devez arnuguent eus ar mis.*

## MEURS.

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| d | 1 | s. Albin, escop, c. | f | 17 | s. Patriç, escop. c. |
| e | 2 | s. Jaoua, escop, c. *d.* | g | 18 | s. Cyril e Jerusalem, escop. |
| f | 3 | s. Guenol, ab. conf. *d.* | A | 19 | s. Joseph, conf. *doub.* |
| g | 4 | s. Casimir, Roue, c. | b | 20 | s. Joakim, conf. *d.* |
| A | 5 | s. Phocas, merzer. | c | 21 | s. Beneat, conf. *d.* |
| b | 6 | s. Sane, conf. escop. stes Coleta, guerc'hes. | d | 22 | stes Catell a Sued. |
| c | 7 | s. Thomas, doct. c. *d.* | e | 23 | s. Othon, confessour. |
| d | 8 | s. Ian Doue, conf. *d.* | f | 24 | s. Gabriel, arc'hel. |
| e | 9 | stes Frances, intan. *d.* | g | 25 | ANNUNTIATION ar Verc'hes, *bers.* |
| f | 10 | An daougent merzer. | A | 26 | s. Ludger, escop. m. |
| g | 11 | s. Euloch, bælec, m. | b | 27 | s. Ian ermit. conf. |
| A | 12 | s. PAUL E LEON, c. *b.* | c | 28 | s. Gontran, roue, c. |
| b | 13 | s. Gregor, pap, c. *d.* | d | 29 | s. Eustras, abat, c. |
| c | 14 | stes Matilde Rouanez. | e | 30 | s. Ian Climatus, conf. |
| d | 15 | s. Longius en dall, m. | f | 31 | s. Gulen, conf. abat. |
| e | 16 | s. Abraham, erm. c. | | | |

*D'ar Guener dirac ar Sul Bleuniou, gouel an Itron Varia Druez*, doubl.

## EBREUL.

| | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|
| g | 1 | s. Hugues, escop. c. | A | 16 | s. Padern, escop, c. |
| A | 2 | s. Frances a Baul, c *doub.* | b | 17 | s. Anicet, pab. m. |
| b | 3 | stes Mari Egyptian, *d.* | c | 18 | s. Eleuther, merzer. |
| c | 4 | s. Isidor, escop, c. *d.* | d | 19 | s. Timon, diacr, m. |
| d | 5 | s. Vincent Ferr., c. *d.* | e | 20 | s. Richard, confes. |
| e | 6 | s. Guillon, abat, c. | f | 21 | s. Anselm, escop, c. |
| f | 7 | s. Albert, religius, c. | g | 22 | s. Soter, s. Caii, PP. merzerien. |
| g | 8 | s. Denes, escop, c. | A | 23 | s. Georch, merzer. |
| A | 9 | stes Vaudrud, guerc'h. | b | 24 | s. Robert, confessour. |
| b | 10 | s. Macaire, escop. c. | c | 25 | s. Marc, evangel. *d.* |
| c | 11 | s. Leon, pap. conf. *d.* | d | 26 | s. Clet, s. Marcellin, p. |
| d | 12 | s. Zenon, escop, m. | e | 27 | s. Antim, escop, c. |
| e | 13 | s. Hermenegild, m | f | 28 | stes Theodora, g. m. |
| f | 14 | ss. Tiburç, Valerien, etc. merzerien. | g | 29 | s. Per, merzer, *doub.* |
| g | 15 | stes Anastasia, merz. | A | 30 | stes Catel eus a Sienne, guerc'hes, *doub.* |

## MAE.

| | | |
|---|---|---|
| b | 1 | ss. Philip ha Iacob, *d.* |
| c | 2 | s. Atanas, escop, *d.* |
| d | 3 | Invantion ar Groas, *d.* |
| e | 4 | stes Monica, intav. *d.* |
| f | 5 | s. Pius, pap, s. Briec, escop. |
| g | 6 | s. Ian Porte-Lat. ab. *d* |
| A | 7 | s. Stanislas, escop, m. |
| b | 8 | Apparition s Mikeal, *d.* |
| c | 9 | s. Gregor, escop, c. *d.* |
| d | 10 | s. Antonin, es. conf. |
| e | 11 | s. Tudin, conf. abst. |
| f | 12 | ss. Ner. Achil. Domit. merzerien. |
| g | 13 | s. Serves, escop, c. |
| A | 14 | s. Bonifaç, merzer. |
| b | 15 | s. Isidor, s. Primel, c. |
| c | 16 | s. Ubald, escop, c. |
| d | 17 | stes Restitut, g. m. |
| a | 18 | s. Venanç, merzer. |
| f | 19 | s. Per Celestin, pap Confessour, *doub.* |
| g | 20 | s. Bernardin, conf. |
| A | 21 | s. Eozen, conf. *doub.* |
| b | 22 | Anzon, prediest, c. |
| c | 23 | s. Florent, ermit, c. |
| d | 24 | s. Rogatien, s. Donatien, merzarien. |
| e | 25 | stes Madelen de Pazis, guerc'hes. |
| f | 26 | s. Philip Neri, conf. *d.* |
| g | 27 | s. Ian, pap, merzar. |
| A | 28 | s. Germen, escop, c. |
| b | 29 | s. Maximin, escop, c. |
| c | 30 | s. Falix, pap. meraer. |
| d | 31 | stes Peronel, guerc'h. |

## MEZEVEN.

| | | |
|---|---|---|
| e | 1 | s. Ronan, esc. c. *d.* |
| f | 2 | s. Erasm ha s. Marcelin, merzerien. |
| g | 3 | stes Clotilda, rouan. |
| A | 4 | s. Guiriu, merzer. |
| b | 5 | s. Bonifaç, escop, m. |
| c | 6 | s. Norbert, esc. c. *d.* |
| d | 7 | s. Clauda, escop, c. |
| e | 8 | s. Medard, escop, c. |
| f | 9 | s. Prim, s. Felicien, m. |
| g | 10 | stes Mac'harid, Rouan. |
| A | 11 | s. Barnabas, abost, *d.* |
| b | 12 | s. Ian Facond, c. *d.* |
| c | 13 | s. Anton a Bad, c. *d.* |
| d | 14 | s. Basil, esc. c. *d.* |
| e | 15 | s. Guy, s. Modest, m. |
| f | 16 | stes Lugdard, Ieanas, guerc'hes. |
| g | 17 | s. Herve, ermit, c. *d.* |
| A | 18 | s. Marc, s. Marcellin, merzarien. |
| b | 19 | s. Gerves, s. Protes, m. |
| c | 20 | s. Sylver, pap, merz. |
| d | 21 | s. Maæn, abat. conf. |
| e | 22 | s. Paulin, escop, c. |
| f | 23 | stes Mari d'Oig. g. |
| g | 24 | s. Ian Vadezour, *bers.* |
| A | 25 | Trans. s. Talar. es. c. |
| b | 26 | s. Ian, s. Paul, m. *d.* |
| c | 27 | s. Samson, confess. |
| d | 28 | s. Irenee, esc. m. *iun.* |
| e | 29 | s. Per, s. Paul, ab. *b.* |
| f | 30 | Commemoration sant Paul, abostol, *d.* |

## GOUERE.

g 1 Eizv. s. Ian-Vadez. *d.*
A 2 Visitat. ar Verc'h. *d.*
b 3 s. Anatol, escop, c.
c 4 s. Udalric, escop, e.
d 5 stes Zoe, marzeres.
a 6 Eis. s. Par, s. Paul, *d.**
f 7 s. Gonelc'han, es. e. *d*
g 8 stes Elisabath, rouan
A 9 stes Anatolia, merz.
b 10 Ar seiz Sant, etc. m.
c 11 s. Pii, pap, merzer.
d 12 s. Ian Goalbart, e. *d.*
e 13 s. Anaclet, pap, m.
f 14 s. Bonaventur, es. e. *d*
g 15 s. Herri, impalar, s.
A 16 An Itron Varia a Garmes, *d.* ha s. Tremenan, esc. conf. *doub.*
b 17 s. Alexis, confessour.
c 18 s. Tivisio, escop, e. ha stes Simphorosa gant he seiz Map, m.
d 19 s. Arseni, confessour.
e 20 stes Mac'harid, g. m.
f 21 stes Praxed, g. mer.
g 22 stes Mari Madelen, *d.*
A 23 s. Apoliner, merz. *d.*
b 24 stes Christians, g. m.
c 25 s. Jacques, abostol
d 26 stes Anna, mam as Verc'hes, *doub.*
e 27 s. Christof, merzer.
f 28 ss. Naz. Gals. Vict. m.
g 29 stes Martha, guerc'h.
A 30 s. Guillerm, escop, c.
b 31 s. Ignaç, conf. *doub.*

* *D'ar Sul varlec'h eizvet gouel S. Per ha S. Paul e vez solenniset an Dedy eus an Ilis Cathedral, en Escopti Leon d ha 2.*

## EOST.

b 1 Chadennou s. Per ab. *doub.*
c 2 s. Germen, escop, e. ha c an Itr. V. an Elez.
d 3 Invent. s. Stefan, m.
a 4 s. Dominic, conf. *d.*
f 5 An Itr Var. Erc'h, *d.*
g 6 Transfigurat. J.-C. *d.*
A 7 s. Cajetan, conf. *d.*
b 8 s, Ciriac, s. Larg. etc. m.
e 9 s. Romæn, merz.
d 10 s. Lauranç, merz. *d.*
e 11 Gouel ar Gurun. *d.* ha s. Tiburç, stes Susan
f 12 stes Cler, guer. *d.*
g 13 stes Radegonda, Rou.
A 14 stes Atanas. int. *inn.*
c 15 Assomption ar Var. *b.*
d 16 s. Hiacinth, conf. *d.*
e 17 Eizv. s. Lauranç, *d.*
f 18 stes Helena, impalaer.
g 19 s. Loïs, escop, conf.
A 20 s. Bernard, conf. *d.*
b 21 s. Privat, escop, m.
c 22 Eizv. ar Verc'hes, *d.*
d 23 s. Philip Cenetii, c. *d.*
e 24 s. Berthele, abost. *d.*
f 25 s. Loïs, roue, c. *d.*
g 26 s. Zephirin, pap. m.
A 27 s. Cesar, escop, conf.
b 28 s. Augustin, esc. *d.*
c 29 s. Ian Diben, mer. *d.*
d 30 stes Rois, guerc'h. *d.*
e 31 s. Remon, conf. *d.*

## GUENGOLO.

f 1 s. Gilles, abat, c.
g 2 s. Stefan, roue, conf.
A 3 stes Seraphia, merz.
b 4 stes Rosslia, guerc'b.
c 5 s. Laurans Justin, e. c.
d 6 s. Hubert, abat, c.
e 7 stes Rouanes, merz.
f 8 NATIV. ar Verc'h. *b.**
g 9 s. Gorgon, merzer.
A 10 s. Nicolas Tol. c. *d.*
b 11 s. Prot. bac e Gompag.
c 12 stes Bona, guerc'hes.
d 13 s. Mauril, escop, c.
e 14 Exaltat. ar Groas, *d.*
f 15 Eizvet an Nativite, *d.*
g 16 s. Ciprian, escop. m.
A 17 Stigmatou s. Franç. c.
b 18 s. Thomas ar Kuev. es.
c 19 s. Janvier, es. gant he gompagnunou, m. *d*
d 20 s. Eustach gant he gompagnunou, merz. *d.*
e 21 s. Vaze, abostol.
f 22 s. Mauriç. etc. merz.
g 23 s. Lin, pap, merzer.
A 24 An Itron V. merci, *d.*
b 25 s. Fremin, escop, c.
c 26 stes Justine, s. Cip. m.
d 27 s. Com ha Damian, m.
e 28 s. Winceslas, duc, m.
f 29 s. Mikael, arc'hel, *d.*
g 30 s. Jerom, confes. *d.*

* *Dar Sul varlerc'h ar gouel-mâ d'ar Verc'hes, e rer ar gouel-ius an Hano à Vari*, doubl.

## HERE.

*Ar Sul quenta eus ar mis-mâ e rêt Ofiç ar Rosera eus ar Verc'hes gant solennite*, doubl.

A 1 s. Remij, escop, c. *d.*
b 2 An Elez Gardien, *d.*
c 3 s. Melor, prinç a Vreiz.
d 4 s. Frances, conf. *d.*
e 5 s. Placid hac e gom. m.
f 6 s. Brunon, confes. *d.*
g 7 s. Marc, pap, conf.
A 8 stes Berc'hed, Int. *d.*
b 9 s. Denes, etc. merz.
c 10 Translat. s. Paul, es. Patron à Leon, c. *d.*
d 11 s. Frances Borgia, c.
e 12 s. Ulfrid, escop, c.
f 13 s. Rallan, es. s. Edu. c.
g 14 s. Callist, pap, merz.
A 15 stes Theresa, guer. *d.*
b 16 s. Conogan, escop, *d.*
c 17 stes Hedvigea, Intâv. j
d 18 s. Luc, evangelis. *d.*
e 19 s. Per Alcantara, c. *d.*
f 20 s. Capres, escop, m.
g 21 stes Ursula, etc. g. m.
A 22 stes Mari Salo. greg.
b 23 s. Romin, escop. c.
c 24 s. Magloar, esc. conf.
d 25 s. Gouenou, esc. c. *d.*
e 26 s. Evar. p. m. s. Al c. *d.*
f 27 s. Froumant, esc. c.
g 28 s. Simon ha s. Jud, eb.
A 29 stes Ermelenda, guer.
b 30 s. Zenob, merz.
c 31 s. Quintin, *iun.*

## MIS DU.

d 1 AN OLL SENT, *bers.*
a 2 An Anaon Fidel, *d.*
f 3 s. Guenel, abat, conf.
g 4 s. Charles, es. conf.
A 5 s. Zacharias tad s. Ian
b 6 s. Seonar c. s. Mel. c.
c 7 s. Florant, esc. conf.
d 8 Eizv. an oll Sent, *d.*
e 9 Dedy an Ilis a s. Sal. e. Rom. *d.* s. Theodor, m.
f 10 s. Andre Avellin, c.
g 11 s. Martin, es. conf. *d.*
A 12 s. Martin, pap, merz.
b 13 s. Didsç, confessour.
c 14 s. Ildul, ab. s. Troer.
d 15 s. Malou, es. conf.
e 16 s. Ronan, esc. conf.
f 17 s. Gregor, Taum. es. c.
g 18 Dedy an Ilis a s. Per. ha s. Paul Ebestel, d.
A 19 stes Elisabeth, int. *d.*
b 20 s. Felix Vales, c. *d.*
c 21 Pressantat. ar Verc'h. Glorius Vari, *doubl.*
d 22 Santes Aziliç, g. m. *d.*
e 23 s. Clemant, pap. m.
f 24 s. Hoardan, esc. c. *d.*
g 25 stes Catell, g. m. *d.*
A 26 stes Genofa, g. Ded. ar Gathed. a Quemp. *d.*
b 27 s. Tangui, s. Maud, a.
c 28 stes Eoded, guerc'hes.
d 29 s. Saturnin, merz.
a 30 s. Andre, Abostol. *d.*

## MIS QUERZU.

f 1 s. Tudual, escop, Patron a Dreguer eleac'h ma ze *bers.*
g 2 stes Babiana, merz.
A 3 s. Frances Xavier, c. *d.*
b 4 s. Per Crisolog, c. *d.*
c 5 s. Sabbas, abat, c.
d 6 s. Nicolas, esc. c. *d.*
e 7 s. Ambroas, esc. c. *d.*
f 8 CONCEPTION ar Ver. *b.*
g 9 stes Leocadian, merz.
A 10 s. Melchiad, pap, m.
b 11 s. Damas, pap, c.
c 12 s. *Caourintin*, es. conf. Patron a Quern: eno a *bara.*
d 13 stes Luss, g. m. *d.*
e 14 s. Eguiner, merz.
f 15 Eizv. ar Concept. *d.*
g 16 s. Euseb, escop, m.
A 17 s. Lazar, escop, m.
b 18 s. Modest, esc. conf.
c 19 s. Nemes, merzer.
d 20 s. Dominica Silos, c.
e 21 s. Thomas, abost. *d.*
f 22 s. Iscbirion, merz.
g 23 s. Servul, confessour.
A 24 stes Tarsila, g. *iun.*
b 25 DEIZ NEDELEC.
c 26 *s. Stefan*, merz. *b.*
d 27 s. Ian Evangelist, *d.*
e 28 An innoçantet, *doub.*
f 29 s. Thomas a Gantorberi, merzer.
g 30 Ar Sul an eiz. Nedel.
A 31 s. Guelvestr, p. c. *d.*

## EXPLICATION

### *Eus an Epactou, pa ar voyen da c'hout pe devez loar a so d'an deiz ma falvezo daoch gouzout.*

AN Epactou, da lavaret so, an nevezion-loar pere so en drede renq eus ar galandrier ar gouelioù mobil a so amâ diaraoc, ne d'int quen tra nemet an unecvet devez en deveus ar bloas commun eus an heol muguet ar bloas commun eus al loar : rac ar bloas commun eus an heol en deveus tri c'hant pemp ha tri-ugent devez, evel a so lavaret varlerc'h ; hac ar bloas commun eus al loar, n'en devens nemet tri c'hant pevar hac anter cant devez, ha quementse so caus ma c'herru bep bloaa an nevezioù loar unec devez quent eguet er bloas diaraoc. Hognen an epactou a vez avancet hac augmentet oc'h ajouti ato ar memes niver eus a unec var ar c'henta, pe var an epacton eus ar bloas presant ; ha mar deu an augmentation-se da ober an tuont da dregont devez, e renquet lamet emeas an tregont devez-se pere a ra ul loariat, hac uiver a vezo manet an tuont d'an tregont devez-se, vezo an epactou. Rat eo remercout couscoude penaos var an epactou a naontec e renquer ajouti daouzec ha non pas ebquen unec, avit goude beza lamet tregont emeaa, ma vazo an epactou eus ar bloas varlerc'h *unan*.

Evit gouzout eta pet devez loar a so d'an deiz ma fell deoc'h gouzout, guelit diouz calandrier ar gouelioù mobil a so amâ diaraoc, pebez niver a so evit an epactou vis-a-vis d'ar bloas ma emaoc'h ennâ, ajoutit gant an niversa eus an epactou an niver eus ar misiou a so adalec mis meurz betec ar mia ma emaoc'h ennâ, o conta ive mia meurz hac an bini ma emaoc'h annâ gant ar misiou all pere a alle beza entrezo ; ajoutit c'hoas gant an daou niverse eus an epactou hac eus ar misiou, an nombr deizioù pere ao tremenet eus ar mis ma emaoc'h ennâ betec an deiz ma fell deoc'h gouzout pe zeiz euz al loar a vo neuse, o conta ive ar memes deiz aa gant an deizion oll pere a vezo tremenet eus ar mia-se, an tri nombr-se asamblea, da lavaret eo, an nombr eua an epactou, eua ar misiou adalec mis Meurz, hac eus an deizioù tremenet eus ar mis ma falvezo deoc'h gouzout pe zeiz eua al loar a veao ; an tri nombr-se, a lavaran, veza a ral an nombr deizioù eus al loar a falvezo deoc'h da gouzout, ia gant

na dremeuo quet an nombr-sa an tuont da dregont: vaa mar tremen an-tuont da dregont, a rauquar lamet amaas tregont, eval am eus lavaret dija; hac an uiver a veao vestet goude lamet an tregont-sa, veao tost-da-vad an daiz a glasquot al loar.

## EXPLICATION

### *Eus an daolennou an daou calandrier a ea amâ diaraoc, ha pe saurt gousperou a vez lavaret d'ar eul ma vezer ennâ.*

AR guer-mâ, *calandrier*, a sinifi ur c'haïer pa un daulen eleac'h ma ê merquet an amseriou, ar misiou an deiziou, ar solenniteou hac ar gouelion a so epad a bloas. Amâ diaraoc a velit diou daulen evit ar c'halandrier. An daolen guenta eo calandrier ar gouelion mobil para a cheuch a zeiz hac o hoent peb bloas; an eil daolen eo calaudrier ar misiou hac ar gouelion stabl, hac a vouelot dioua au diou daolen-mâ pe da hoent, pa da vis, ha pa da zeiz eus ar bloaa ec'h erruo an amserion santal; ar solenniteou hac an oll gouelion-sa, quen ar ra mobil, quen ar ra stabl. Ar gouelion mobil eo ar ra pera na erruont quet beb bloas d'ar memes poent; hac ar gouelion stabl eo ar ra pere a erru ato d'ar memes deiz ha d'ar memes mis, pe d'ar memes poent.

En daolen quenta pehini eo calandrier ar gouelion mobil, e velit cals a rencou hac a chifrou en peb pagen, ar chifr quenta eus ar renq a represant ar bloaziou, quen er bagen a so an tu cleiz deoc'h, quen er bagen a so an tu deou. En eil renq eus ar bagen gleiz deoc'h, a velit lizerannou pere a represant ar sulion eus a hep bloas; hac er bloas m'en em gueffot ennâ, en devezo evit ar sul ato al lizeren pehini so a gostes vis-a-vis d'ar bloas-se: hoguen aleac'h ma zeus diou liseren assembles, eval a so bep pevar bloas, ar guenta eus an diou lisereu-se a represant ar sul adalec commançamant ar bloas bete gouel sant Mathias, Abostol, hac an eil en represaut adalec ar gouel-mâ bete fin ar bloas, abalamour ma ê hiseaust ar bloas-sa.

En drede renq eus ar bagen gleia e velit ar chitron aus an apactou, evit ma vouelot diouto peur veao an neveziou-loar, ha pet davez loar a veao d'an deia ma falvezo deoc'h gout er bloas a so eno avaos via-a-vis da

peb ehifr. Er pedervet renq e velit ar chifrou eus ar Septuagesim; ar bempet ar chifrou eus a demerc'her al Ludu, hac ar c'huec'hvet ar chifrou eus a Basq, evit ma vouelot diouz pep chifr pe da vis ha pe da zeiz eus ar mis ec'h erruo an amseriou santel-mâ er bloas a so vis-a-vis da peb chifr ive.

Er bagen all eus an daolen guentâ-mâ pehini so an tu deou deoc'h, e velit ive chifrou ar hloaziou er guenta renq, chifrou an Assantion pe ar Iaou-Basq en eil renq; chifrou ar Pantecost en trede renq; chifrou gouel ar sacramant er pedervet renq; ha chifrou ar sul quenta an Azvent en diveza renq: evit ma vouelot ive diouz pebunan eus ar c'hifrou-se pe da vis ha pe da zeiz eus ar mis ec'h erruo peb-hini eus ar solenniteou-mâ er bloas a so enno vis-à-vis.

En eil daolen eo calandrier ar misiou, evit an daouzec mis eus ar hloaz. En peb mis e velit da guenta tout arsoc peb devez unan eus ar feiz lizeren mâ, A, B, C, D, E, F, G, evit ma vouelot pehini anezo eo lizeren ar Sul ar hloas ma viot ennâ, ha ma tifarantot diouz al liseren-se an deiziou all eus ar sizun er memes bloas. En costez pebunan eus al lizerennou-mâ a velit ar chifr, pehini a represant an deiz eus ar mis: ha goude ar chifr-se a velit al liseren s, pehini a signifi sant, peautrament ar peder lizeren-mâ, stes, pere a sinifi santes; ha varlerc'h al lizerannou-mâ e velit hano ar sant pe ar santes eus a behini e reer ar gouel en deiz-se; avizion mêmes e velit hano daou pe dri sant pe santes d'ar memes deiz, rac bemdez ec'h erru gouel cals a sænt.

Ar sænt a so er Brevier Rumæn a so lequeet en heuriou-mâ ive preferahlamant d'ar sænt all, dre ma reer an ofiç anezo en pep leac'h casimant. Hognen ofiç ar sent a so peautramant doubl, pesutramant hanter doubl, pesutramant simpl. Doubl eo, pa vez doublet pe lavaret diveic'h het-a-hed an Antifonennou quent ha goude ar Salmou hac ar C'hanticou, hep a vez gret neuse ar gommemoræsonou pe ar memoriou commun a so dirac Complidou ar Sul. Hanter doubl eo an ofiç, pa na vez grêt nemet commanç an Antifonennou araoc pep Salm pe ar Gantic, ha na vezont lavaret entieramant nemet en fin ar Salm: hac a vez grêt neuse ar gommemoræsonou pe ar memoriou commun en fin Gousperou, ha tonde memes a reer en ofiç simpl. Er fæçou-mâ a vez grêt ive ofiç ar sulioù ordiaal apad ar bloas, pehini ne da nemet hanter

doubl. Hoguen mar guerru d'ar sul ur gouel en devezo un ofiç douhl, elec'h ofiç ar sul vezo gret ofiç ar gouel-se, eus a behini e vezo lavaret ar Gousparou ha non pas Gousperou ar Sul, nemet ma vezo couscoude lavaret ive oræson ar Sul varlerc'h oræson ar gouel-se quen en Oferen, quen er Gousperou, ha ma guerru ar gouel douhl-se dal lun, e vezo lavaret querçouls he C'housperou d'ar Sul diaraoc eleac'h Gousperou ar Sul, eus a behini e vezo grêt commemoræson hepquen, o lavaret varlerc'h oræson ar gouel, oræson ar sul ive gant he verset.

Evit gouzout eta pe seurt gousperou a leverrot d'ar sul, n'hoc'h-eus nemet caout recours d'an daulen eus a galandrier ar misiou, ha clasq eno an deiz eus ar miz ma viot ennà, eleac'h ma c'hanavezzot ive ar sul diouz al lizeren pehini en devezo er bloas-se; ha mar guelit ec'h erruo d'ar memes deiz gant ar sul pe da lun varlerc'h ur gouel hac a vezo merquet *bers* pe *doubl*; e vezo lavaret Gousperou ar gouel-se ha non pas re ar sul, nemet na ve ar sul privilegiet bennac, evel ma ze suliou pere a so speafiet tumà varlerc'h Gousperou Nedelec, eleac'h ma commanç an oræsonou evit ar gouelliou. Ar goueliou a vellot lequeet en lizerennou gros en daulen eus a calandrier ar misiou, a so bers ha mirahl casi en peb leac'h; hoguen ar re so e lizerennou commun ne d'int quet berset, evito da veza doubl. Pa vellot merquet enno ive var ur Gouel al lizeren *a*, e sinifi eo abostol, ar sant; pa vellot a lizeren *m*, e sinifi eo merzer; pa vellot a lizeren *c*, e sinifi eo confessour; ha mar guellit *p*, peautramant *es* gant ar *a*-se, e sinifi an dra-se penaos eo ur sant confessour, pap pe escop an hini a so he vouel en deiz-se.

Mar guelit merquet ive varlerc'h hano ur Santes al lizeren *g*, peautramant *guer*, e sinifi penaos eo guerc'hes, ha mar deo ajoutet al liseren *m*, e sinifi eo guerc'hes ha merzeres; hoguen ma na dema quet al lizeren *m*, varlerc'h *g*, ne deo nemet guerc'hes, ha ma ne dema quet al lizeren *g* gant al lizeren *m*, ne deo nemet merzeres ha non pas guerc'hes. En gousperou ar sænt e vellot expliquet petra sinifi abostol, evangelist, merzer, confessour, guerc'hes pe non guerc'hes.

OFFIÇ



# OFFIÇ AN HANO

## HAC AR GURUNEN

## EUS AR VERC'HES GLORIUS VARI,

## MAM DA ZOUE.

*Evit ma servijo an offiç-md da Vatinesou d'ar bobl, hon eus sonjet e ce mat he gommanç evel ma commanç ivez an dud a ilis ho matinesou, da c'housout eo, dre ar* Pater, *an* Ave, *ar* Credo, *an* Domine, labia, *hac ar Salm* Venite, exultemus, *pere so lequeet amd oll en guerziou Brezonec.*

---

*Pater*, *Ave*, *Credo* ha *Domine*, *labia*, a ell beza canet var an ton: *Evit esperout en Doue.*

HOn Tad pîni so en êvou,
Selaouit ouz hor pedennou;
Hoc'h hano ra vezo meulet,
Ha gant an oll santifiet.
Ra zeui deomp ho rouantelez,
Ma ho quelin gant an Elez:
Ra vezo grêt ho volonte
Var an douar evel en eê.
Hirio pa'z ump quen izonec,

PAter noster qui es in cœlis, sanctificetur nomen tuum.

Adveniat regnum tuum.

Fiat voluntas tua sicut in cœlo et in terra.

Panem nostrum quotidianum da nobis hodiè.

Et dimitte nobis debita nostra, sicut et nos dimittimus debitoribus nostris.

Et ne nos inducas in tentationem. Sed libera nos à malo. Amen.

Roït d'omp hor bara pemdeziec :
Hor pardonnit, pa pardonnomp
Da guement a ra offanç d'omp.
N'hon list quet da goueza nepret
Gant nep tentation e-bet :
Hoguen hon dilivrit a zrouc
Hac a bec'het ar muia tout.
Evellen bezet grêt.

AVe, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum. Benedicta tu in mulieribus, et benedictus fructus ventris tui, Jesus.

Sancta Maria, mater Dei, ora pro nobis peccatoribus, nunc et in hora mortis nostræ.

Amen.

ME ho salud Guerc'hes Vari,
Gant desir bras d'hoc'h henori ;
C'houi a so leun eus a c'hraçou,
Pa ema guenoc'h an Autrou.
C'houi epquen a so benniguet
Dreist an oll graguez ha merc'het ;
Hac ouspen eus ho cof eurus
Eo benniguet ar frouez Jesus.
Santes Mari, mam da Zoue,
Pedit diraç he vajeste
Evidomp pec'herien ato,
Bremâ hac en eur ar maro.
Evellen bezet grêt.

CRedo in Deum Patrem omnipotentem, Creatorem cœli et terræ. Et in Jesum-Christum Filium ejus unicum, Dominum nostrum. Qui conceptus est de Spiritu Sancto : natus ex Maria Virgine. Passus sub Pontio-Pilato, crucifixus, mortuus et sepultus. Descendit ad inferos. Tertiâ die re-

ME gred gant ur feis anaoudec
En Doue an tad oll galloudec,
Pîni en deus evit he c'hloar
Crouet an eê hac an douar.
En he Vap unic me a gred,
Jesus-Christ eo Salver ar bed,
Galvet an Autrou souveren,
Hac a so guir Doue ha guir den.
Dre vertu ar Speret Santel,
Hervez coms an el Gabriel,
E oue concevet ha ganet
Gant ur Verc'hes, Mari hanvet.
Dindan Ponç-Pilat e souffras
Tourmanchou cruel gant mez vras

O veza bet crucifiet,
Maro hac ive sebeliet.
D'an ifernou e tisquennas,
Tri dez goude e ressuscitas,
Hâc o veza en eê pignet,
Éo an tu-deou d'he Dat aseet.
Me gred e tistrei ac'hano,
Da varn an oll beo ha maro;
Rac-se da son an trompillou
E ressuscito ar c'horfou.
Me a gred er Speret-Santel,
Hac an Ilis universel;
Me a gred ar gommunion
Eus an oll gristenien guirion.
Me greddre ar sacramanc'hon
Remission ar pec'hejon,
D'ar fin ar vuez eternel
Preparet d'an oll dud santel.
Evellen bezet grêt

AUtrou, m'ho ped da zigueri
Va musellou d'hoc'h enori,
Hac ec'h annonço va guenou
Dignamant ho menleudiou.
Besit, va Doue, me ho ped,
Attantif d'am sicour bepred:
Autrou, plijit guenoc'h hasta
Dont em izom, d'am assista.
Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar menies gloar da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinct en un Doue.
Ar c'hloar a so bet viscoaz,
Ra vezo rentet bremâ c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.
Va Doue, evelse beset grêt,
Ha ra viot trugarequet:

surrexit à mortuis. Ascendit ad cœlos, sedet ad dexteram Dei Patris omnipotentis. Indè venturus es judicare vivos et mortuos. Credo in Spiritum Sanctum, sanctam Ecclesiam catholicam, sanctorum communionem, remissionem peccatorum, carnis resurrectionem, vitam æternam.

Amen.

DOmine, labia mea aperies: et os meum annuntiabit laudem tuam.

Deus, in adjutorium meum intende.

Domine, ad adjuvandum me festina.

Gloria Patri, et Filio: et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper: et in sæcula sæculorum.

Amen.

Alleluia.

Meuleudi deoc'h, Autrou santel,
Ha roue a c'hloar eternel. Amen.

*Adalec an drede Sul dirac demerc'her al ludu bete Dissul Fase, e vez lavaret, eleac'h* Alleluia, *ar c'homsou all-mâ :* Laus tibi, Domine, rex æternæ gloriæ.

*Adalec Pasc bete Dissul an Dreindet, e vez ajoutet ivez un* Alleluia, *da lavaret eo,* meulit Doue, *varlerc'h an invitation pehini a velit amâ repetet araoc pep coupl eus ar* Venite exultemus; *hac ar memes* Alleluia *a vez epad an amser-se ajoutet en fin quement* Antiphonen *pe* Recommandation *a velit el levr-mâ, hac en fin ar* Versedou *hac ar* Respontou, *pere a gueffot ennâ merquet gant ar seurt liserennou-mâ* ℣. ℟. *Ar ræson p'evit hini ec'h ajoutet er guir-se* Alleluia *var an andrejou-mâ eus an Offiç divin epad an amser pascal, eo abalamour ma z'é ur guer a rejouissanç pehini a son convenabl d'ar seurt amser-se, pa en em rejouis an Ilis enni eus a resurrection he fried Jesus-Christ. Mæs an amser pehini a gommanç adalec an drede Sul dirac demerc'her al Ludu bete Pase, a so un amser destinet gant hi d'ar binijen, pe ouz hini ne zerequet an* Alleluia, *rac m'az eo ur guer a rejouissanç.*

INVITATION, *pe* EXHORTATION.

| | |
|---|---|
| Ave, Maria, gratiâ plena : Dominus tecum. | Me ho salud, Mari, leun a c'hraç : an Autrou Doue so gueneoc'h. |

*Repetit an* Invitation-mâ *aben diveich.*

---

Ar Salm 94.

*An Ilis e deveus lequeet ar Salm-mâ en commançamant he oll Matinesou, abalamour m'az ee un invitation pe un exhortation devot ha fervant d'an oll da zont da adori Doue ha d'he veuli er gueleus he oll-gallout, pehini en deus disquezet o croui ar bed ha dre an incarnation he Vap-unic, ha da zont da senti ous he inspirationou mad, hep ober ar scouarn vouzar ous he*

*gomsou divin hac ous he vouez, pehini hon avertis en hon interieur da zistreï outhan ha d'en em acquita erfat eus hon dever* : var Ton *Guers ar Gananeen*

DEut oll entrezoc'h, crouadurien,
Deut ma en em rejouissimp
En Doue, hon Autrou souveren,
Ha gant joa bras ma er meulimp;
Hastomp ato en em bresanti
Dirac hon Doue, hor Salver,
Da gofes ha da rei meuleudi
D'he drugarez en hor c'hêver.

Me ho salud, Mari leun a chraç, an Autrou Doue so gueneoc'h.

Canomp eta gant pep levenez
Ez ê hon Autrou un Doue bras,
Hac ur roue dreist an oll rouanez
Pere so un neant dirac he faç;
Ha ne deui biquen da zilesel
He bobl en he oll anqueniou,
Pa rên var ar bed universel,
Dreist an huela meneziou.

An Autrou Doue so gueneoc'h.

Ar mor so deza, grêt en deus he,
Hac an douar en deus fontet;
Deut, ma adorimp he vajeste,
Dirazan en em brosternet :
Guelomp gant regret d'hon offançou
Dirac nep en deus hor c'hrouet,
Pa'z ê hon Doue ha chon Autrou,
Ha ni he bobl hac he zenvet.

Me ho salud, Mari leun c'hraç, an Autrou Doue so gueneoc'h.

Mar er c'hlevit hirio oc'h ho quervel,

VEnite, exultemus Domino, jubilemus Deo salutari nostro : præoccupemus faciem ejus in confessione, et in psalmis jubilemus ei.

Ave, Maria, gratiâ plena; Dominus tecum.

Quoniam Deus magnus Dominus, et rex magnus super omnes deos : quoniam non repellet Dominus plebem suam; quia in manu ejus sunt omnes fines terræ, et altitudines montium ipse conspicit.

Dominus tecum.

Quoniam ipsius est mare, et ipse fecit illud : et aridam fundaverunt manus ejus : venite, adoremus et procidamus ante Deum; ploremus coram Domino qui fecit nos, quia ipse est Dominus Deus noster,

nos autem populus ejus et oves pascuæ ejus.

Ave, Maria, gratiâ plena; Dominus tecum.

Hodiè si vocem ejus audieritis nolite obdurare corda vestra sicut in exacerbatione secundum diem tentationis in deserto, ubi tentaverunt me patres vestri, probaverunt et viderunt opera mea.

Dominus tecum.

Quadraginta annis proximus fui generationi huic, et dixi: Semper hi errant corde; ipsi verò non cognoverunt vias meas, quibus juravi in ira mea, si introïbunt in requiem meam.

Ave, Maria, gratiâ plena; Dominus tecum.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Na galedit quet ho calon,
Eguis guechall an dut discervel,
En amser an dentation,
O tont en deserz da vurmuri,
Eme Zoue, ha d'am appron,
Hac o fallout dezo va zenti,
Elec'h ma velzont va œuvrou.
An Autrou Doue so gueneoc'h.
Gant ar raç-mâ oun bet daouuguent vloaz,
Hac em eus ouzin lavaret:
Calon an dud vechant-mâ siouaz,
A velan en errol bepret,
Mæs hi n'ho deus quet anavezet
An henchou eus va barados,
Hac em c'holer em eus bet touet
Ne entresent quet em repos.
Me ho salud, Mari leun a c'hraç,
An Autrou Doue so gueneoc'h.
Enor ha gloar d'an Tad eternel,
Ha d'he Vap unic Doue ha den:
Ar memes gloar d'ar Speret-Santel,
Tri ferson en un Doue epquen:
Ar c'hloar a voa er gommançamant,
Ra vezo bremâ c'hoas rentet,
Hac ato hac eternellamant
D'an tri ferson eus an Dreindet.
Evellen beset grêt.
An Autrou Doue so gueneoc'h.
Me ho salud, Mari leun a c'hraç,
an Autrou Doue so gueneoc'h.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. Amen.

Dominus tecum.

Ave, Maria, gratiâ plena; Dominus tecum.

*Bremâ e leverrot ar pemp Salm pe Gantic pére so amâ valerc'h, gant ho Antiphonennou pe Recommandationou hervez ar pemp liseren eus an hano* MARIA; *hac e leverot ive an* Ave, Maria, *het-a-het arauc pep Salm; hoguen da guenta oll e commançot dre an* Ave, maris stella, *pehini a aller da gana var an ton:* Ar Verc'hes sacr, mam da Zoue.

NI ho salud, stereden ar mor,
Mam da Zoue leun a enor,
Guerc'hes bepret, porz an êvou,
Selaouit ous hor pedennou.

Recevit ar salud santel
A roas d'hoc'h an el Gabriël;
Roït ur peoc'h ferm d'omp er bed-mâ,
O cheinj an hano a Heva.

Torrit chaden ar becherien:
D'ar re so dall roït sclerijen;
Pellaït diouzomp pep maler,
Hac obtenit deomp pep favêr.

Disquesit ez oc'h ur vam vad
En andret an dud emzivad;
Grit ma hon exauço an hini
Hoc'h eus ganet evidomp-ni.

Guerc'hes pur hep comparæson,
Douç dreiat an oll en pep fæçon,
Diouz hor pec'hejou dilivret,
Hon rentit douç ha chast bepret.

Grit ma cenduimp ur vuez pur,
Preparit deomp un hent assur,
Ma vezimp, o velet Jesus,
Bepret er joa gueneoc'h eurus.

Gloar ato d'an Tad eternel,
D'ar Map ha d'ar Speret-Santel;
Meulet ra vezo da viquen
Tri ferson en un Doue epquen.

Evelse bezet grêt.

AVe, maris stellla,
Dei Mater alma,
Atque semper Virgo,
Felix cœli porta.

Sumens illud ave
Gabrielis ore, Funda nos in pace, Mutans Evæ nomen.

Solve vincla reis,
Profer lumen cæcis,
Mala nostra pelle,
Bona cuncta posce.

Monstra te esse Matrem, Sumat per te preces. Qui pro nobis natus Tulit esse tuus.

Virgo singularis,
Inter omnes mitis,
Nos culpis solutos,
Mitea fac et castos.

Vitam præsta puram, Iter para tutum, Ut videntes Jesum, Semper collætemur.

Sit laus Deo Patri,
Summo Christo decus, Spiritui Sancto;
Tribus honor unus.
Amen.

| | |
|---|---|
| Ave, Maria, etc. | *M.* Me ho salud, Mari, etc. |
| *Antiphona.* Maria Virgo. | *Recommandation.* pe *Antiphonen.* Mari Guerc'hes. |

## CANTIC AR VERC'HES.

*O lavaret ar c'hantic-mâ, eme sant Ambroas, e tleomp desirout ar speret hac an intention pe gant hini en recitas ar Verc'hes sacr, ha lacat hor poan d'he recita ive gant ur guir devotion, evit meult ha trugarecât Doue eus he oll modelez en hon andret. Chetu-en amâ en ur fæçon dishêvel dious an hini ma ema e Gousperou ar Sul hac ar Verc'hes.* Var ton : *Guers dom Mikel Nobleis,* pe *Guers an Itron Varia-Druez.*

| | |
|---|---|
| MAgnificat : anima mea Dominum. | ME a rent gloar d'an Autrou<br>Eus a greis va ene ;<br>Me a rent deza graçou<br>Eus va oll nerz ive ; |
| Et exultavit spiritus meus : in Deo salutari meo. | Ravisset eo va speret<br>En Doue va Salver,<br>Gant ur joa bras o velet<br>Eo quer mad em c'hêver. |
| Quia respexit humilitatem ancillæ suæ : eccè enim ex hoc beatam me dicent omnes generationes. | He servijeres indîn<br>N'en deus quet disprijet,<br>O veza sellet ouzin,<br>Ha me dister meurbet ;<br>Hivisiquen a-vremâ<br>Dre bevar c'horn ar bet<br>E vezin an eurussa<br>Gant an oll publiet. |
| Quia fecit mihi magna qui potens est : et sanctum nomen ejus. | Rac nep so oll-galloudus,<br>Hac he hano santel,<br>En deut gret traou burzudus<br>Ha traou bras em favêr; |
| Et misericordia ejus à progenie in | Hac e squil en abondanç<br>Gant trugarez he c'hraç |

Var nep ho deus he zoujanç
Atao a raç e raç.
An nerz eus he vrec'h divin
En deveus disquezet,
D'ar re superb ho dessin
En deveus foultreset;
Gantan eo bet discaret
Ar re vras eus hon zron,
Ha en ho leac'h bet savet
Ar re humbl a galon.
Nep ho devoa naoneguez
En deus binvidiqueat;
An dud a pinvidiguez.
En deveus paourisseat:
Nep en em gueff defotus
En deus a c'hraç carguet,
Nep en em sonj vertuzus
En deus goulo lezet.
Pa e deut dirac he vemor
He drugarez divin,
En deveus ur redemptor
Digacet deomp er fin,
Hervez ar bromesseou
En devoa grêt ivez
Evit bepret d'hon tadou
Abraham hac he lignez.
Pep gloar d'an Tad eternel,
Ha d'ar Map Doue ha den,
Ha couls d'ar Speret-Santel,
Tri ferson, un Doue epquen;
Evel er gommançamant,
Ra vezo c'hoas rentet
Bremâ hac eternellamant
Gloar ato d'an Dreindet.
Evelse beset grêt.

*Recommandatian*, pe *Antiph.*

Mari, Guerc'hes pur bepret,
En em rejouissit,

progenies: timentibus eum.

Fecit potentiam in brachio suo: dispersit superbos mente cordis sui.

Deposuit potentes de sede et exaltavit humiles.

Esurientes implevit bonis, et divites dimisit inanes.

Suscepit Israël puerum suum: recordatus misericordiæ suæ.

Sicut locutus est ad patres nostros: Abraham et semini ejus in sæcula.

Gloria Patri, et Filio: et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper: et in sæcula sæculorum.

Amen.

*Antiphona.*

Maria Virgo, semper lætare, quæ me-

| | |
|---|---|
| ruisti Christum portare, cœli et terræ conditorem; quia de tuo utero protulisti mundi Salvatorem. | Rac ma boc'h eus meritet Beza Mam Jesus-Christ; En ho creis boc'h eus douguet Hac eus ho cof ganet An bini en deus crouet Ha redimet ar bet. |
| Ave, Maria, etc. | *A.* Me ho salud, Mari, etc. |
| *Ant.* Ave, Regina cœlorum. | *Recommandation.* M'ho salud, Rouanez an evou. |

## SALM 119, pe CANTIC

*An Ilis hac ive un ene mad a zesir er Salm-md beza deliveret diouz ar goall deodou pere a vez oc'h he dispen, ha diouz quement a vez o troubli he feoc'h hac o clasq he distrei diouz Doue : desirit ha goulennit ar memes tra dre intercession ar Verc'hes.*

Var an ton : *Ouzoc'h, va Doue, me gofessa.*

| | |
|---|---|
| AD Dominum cùm tribularer, clamavi : et exaudivit me. | ETrese Doue em eus criet, D'ar poent ma vezen affligjet, Hac en deus bet neuse souden Me exaucet ous va feden. |
| Domine, libera animam meam à labiis iniquis : et à lingua dolosa. | Me ho suppli, o va Doue! Dilivrit ato va ene Diouz an teodou malicius Ha diouz ar re fin ha tromplus. |
| Quid detur tibi, aut quid apponatur tibi : ad linguam dolosam? | Petra bezo-d'he, teod malin, Petra zeui-d'he, lavar d'in, Diouz da oll droug preseguerez, Valinite ha tromplerez? |
| Sagittæ potentis acutæ : cum carbonibus desolatoriis. | Nemet ar birou lem bantet Gant brec'h on Doue oll-galloudec, Hac ar glaou tân eus he goler, N'he pezo quen evit saler. |
| Heu mihi! quia incolatus meus prolongatus est, habi- | Allas! me so pell banisset Da chom gant tud a gar ar bed! Re hir eo, siouas! estranjourez |

Va ene paour en ho zouez;
Ar peoc'h gant nep ne c'hare quet
A glasquen eto da viret;
Pa gomsen outo gant douçder,
Oant rust hep sujet en c'hêver.

Enor hagloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue er Map,
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinct en un Doue:

Ar chloar e so bet a viscoaz,
Ra vezo rentet bremâ c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.

*Recommandation* pe *Antif.*

M'ho salud, rouanez an êvou,
Mam roue an elez, hon Autrou,
O Mari! c'houi eo ar boquet
Hac ar fleur eus er guerc'hezet.

Evel er ros pe ar fourdilis,
Pere a squill c'huez mad esquis,
Squillit ho peden favorabl
Evidomp-ni dirac ho Map.

*R.* Me ho salud, Mari,

*Recommandation.*

A raç rouanez vras.

tavi cum habitantibus Cedar: multùm incola fuit enima mea

Cum his qui oderunt pacem eram pacificus: cùm loquebar illis, impugnabant me gratis.

Gloria Patri, et Filio, etc.

Sicut erat in principio, etc.

*Antiphona.*

Ave, Regina cœlorum, mater regis angelorum. O Maria, flos Virginum, velut rosa vel lilium! funde preces ad Filium pro salute fidelium.

Ave, Maria, etc.

*Antiph.* Regali ex progenie.

---

## SALM 118, pe CANTIC.

*Er Salm-mâ c'houlennot ouz Doue dre intercession ar Verc'hes ar c'hraç da gompren ha da observi fidelamant he c'hourc'hemennou en despet da guement disprijanç na controliez ho peze dious an dud superb.* Voar an ton: *Inspirit d'in, ô Speret-Glan.*

ROït d'ho servijer paour ma zon,
*Ar merc'het a lavaro evellen,*
Roït d'ho servijeres ma'z on, .

RETribue servo tuo, vivifica me: et custodiam sermones tuos.

Revela oculos meos : et considerabo mirabilia de lege tua.

Incola ego sum in terra : non abscondas à me mandata tua.

Concupivit anima mea desiderare justificationes tuas : in omni tempore.

Increpâsti superbos : maledicti qui declinant à mandatis tuis.

Aufer a me opprobrium et contemptum : quia testimonia tua exquisivi.

Etenim sederunt principes et adversum me loquebantur : servus autem tuus exercebatur in justificationibus tuis.

Nam et testimonia tua meditatio mea est : et consilium meum justificationes tuæ.

Gloria Patri, etc.

*Antiphona.*

Regali ex progenie Maria exorta re-

M'her goulen a greis va c'halo,
Ar vuez a c'hraç, ma observin,
Va Doue, ho comsou divin.

Divandennit va daoulagat,
Evit ma contemplin erfat
Ar burzudou estranj meurbet,
So en ho lesen comprenet.

Etranjour oun var an douar,
O c'hortos, va Doue, ho cloar;
Rac-se na guzit quet ouzin
Ho c'hourc'hemennou m'ho mirin.

Va ene en eus desiret
Gant urc'hoant a so bras meurbet
En pep amser beza fidel
D'ho lesennou just ha santel.

Gant rusterboc'h eus reprenet
An dud superb ha revoltet;
Milliguet ê, o va Autrou!
Nep a les ho c'hourc'hemennou.

M'ho ped, ma dilivrit ivez
Diouz ar disprijanç hac ar vez,
Pa em eus clasquet observi
Hoc'h ordrenançou gant sourci.

Rac ar re vras p'oant asezet,
Em enep ho deveus comset;
M'en em exerce couscoude
Da heul ho lesen, va Doue.

Rac va meditationou
A so var c'hourc'hemennou;
Hac ho lesennou just meurbet
A so guir gusul d'in bepret.

Enor ha gloar, etc. *Livirit ar rest eus ar* Gloria Patri, *evel er c'hantic diaraoc.*

*Recommandation* pe *Antif.*

A raç rouanez bras meurbet
Guerc'hes Vari ez ouc'h savet;

Rac-se o veza quer brillant,
A bep costez oc'h excellant.
Ni ho ped gant devotion
Hac a c'henou hac a galon,
Ma plijo gueneoc'h hor souten
Dirac Doue dre ho peden.
*I.* Me ho salud, Mari, etc.
*Recommandation.* Pur ouc'h.

fulget, cujus precibus nos adjuvari mente et spiritu devotissimè poscimus.

Ave, Maria, etc.
*Ant.* Inviolata.

---

## SALM 125, pe CANTIC.

*Dre ar Salm-mâ e teue gueichal ar bobl a Israël da huanada gant desir da veza dilivret eus ar gaptivite ma edont en Babilon. Er memes fæçon e teu an dud santel da huanada gant desir da veza dilivret eus ar gaptivite hac eus ar banissamant pe en hini emaint var an douar; hac ar bec'herien a dle huanada mui c'hoas gant ar memes desir da veza dilivret ive eus ar gaptivite hac eus an esclavai pe en hini ho dalc'h a droue speret dre ho goall accustumançou.* Voar ton *Presantomp oll guitibunan.*

O Veza dre c'hraç hon Doue
Dilivret a gaptivite,
Ni vezo evel nep so bet
Goude ho foanniou consolet.
Neuse ne allimp quet derc'hel
En hor c'halon ar joa santel,
Na zeui hon teod hac hor guenou
Da rei da Zoue meuleudiou.
Neuse a lavaro tud ar bet,
Estonet oll oc'h hor guelet,
O peguer bras eo ar favêr
En deus grêt Doue en ho c'hêver!
Ia, traou bras en hon andret,
A respontimp-ni, en deus grêt;
Elesch hon oll dristidiguez
E rô deomp laouenidiguez.

IN convertendo Dominus captivitatem Sion: facti sumus sicut consolati.

Tunc repletum est gaudio os nostrum: et lingua nostra exultatione.

Tunc dicent inter gentes: Magnificavit Dominus facere cum eis.

Magnificavit Dominus facere nobiscum: facti sumus lætantes.

| | |
|---|---|
| Converta, Domine, captivitatem nostram : sicut torrena in austro. | Ni ho suppli'ta, va Doue,<br>D'hon lammel a gaptivite ;<br>Gortos a reomp ar reverdi<br>A zour ho c'hraç d'hon arrousi. |
| Qui seminant in lacrymis : in exultatione metent. | Ni en esper, o va Autrou ;<br>Rac nep so brema en daelou<br>Oc'h hada, sur a zestumo<br>Er joa ho eost pa deui ho zro. |
| Euntes ibant et flebant : mittentes semina sua. | An dud santel ha penitant<br>Vezo en poan er vuez presant,<br>Gant goêlvan eus ho œuvro mad<br>E taulont en douar an had. |
| Venientes autem venient cum exultatione : portantes manipulos suos. | Hoguen d'an eur eus ho maro<br>Pa vezint o tistrei d'ho bro,<br>E touguint gant rejouissanç<br>Ho meritou gant abondanç. |
| Gloria Patri, et Filio : et Spiritui Sancto. | Enor ha gloar da Zoue an Tad,<br>Ar memes gloar da Zoue ar Map,<br>Ha d'ar Speret Santel ive,<br>Tri ferson distinct en un Doue. |
| Sicut erat in principio et nunc et semper : et in sæcula sæculorum. | Ar c'hloar a so bet a viscoaz,<br>Ra vezo rentet bremâ c'hoaz,<br>Hac ato ha da virviquen,<br>D'an Dreindet en un Doue epquen. |
| Amen. | Evelse bezet grêt. |
| *Ant.* Inviolata, integra et casta es, Maria. | *Recommandation* pe *Antifonen.*<br>Pur ouc'h, Mari, ha c'hast meurbet, |
| Quæ es effecta fulgida cœli porta. | Ha diouz pep taic'h divlam chomet ;<br>C'houi a so rentet an antre<br>Hac ar porz brillant eus an eê. |
| O Mater alma Christi carissima ! | O Mam douz ha trugarezus, |
| Suscipe pia laudum præconia. | Quer caret gant ho map Jesus,<br>Recevet ar meuleudiou |
| Nostra ut pura pectora sint et corpora, | A offromp deoc'h gant pedennou. |

| | |
|---|---|
| Hac a c'henou hac a galon, | Te nunc flagitant |
| Ho pedomp gant devotion | devota corda et ora. |
| Ma obtenot ar burete | |
| D'hor c'horf quer coulsha d'hon ene. | Tua per precata dulcisona, |
| Ha dre hoc'h intercession, | Nobis concedas |
| M'hor bezo ar remission | veniam per sæcula. |
| Eus hor pec'het digant Doue, | |
| Hac ar vuez eternel goude. | O benigna! o Regina! o Maria! |
| Hon exaucit dre ho douçder, | |
| Mari rouanez deboner, | |
| C'houi pehini a so cbournet | Quæ sola inviolata pemansisti. |
| Hoc'h-unan mam ha guerc'h bepret. | |
| *A.* Me ho salud, Mari, etc. | Ave, Maria, *etc.* |
| *Recommandation pe Antif.* | *Ant.* Ave, stella |
| Me ho salud, verelaouen. | matutina. |

## PSALM 112, pe CANTIC.

*Ar Salm-mâ a represant ar c'hri hac ar glem a ra an Ilis pe un ene mad ouz Doue a enep an arrogang hac ar c'halomniou an dud superb ha pinvidien a bed, pere a gustum disprijout ha goaldreti an dud simpl. Clemit ouz Doue ives en hoc'h affliction gant ar memes speret, a c'houlen sicour outan dre intercession ar Verc'hes.* Var ton: *Me am eus choaset ur vestres, un itron hac ur rouanez.*

| | |
|---|---|
| VAr-zu-ac-enoc'h, va Autrou, Pehini a chom en evou, | AD te levevi oculos meos: qui |
| Em eus savet va daoulagad, | habitas in cœlis. |
| Pa'z oun amâ un emzivad. | |
| Var dorn he vestr evel ma vez | Ecce sicut oculi |
| Lagad ur servijer ivez, | servorum: in mani- |
| Ha var an dorn eus he mestres | bus dominorum suo- |
| Lagad ur guir servijeres, | rum. |

Sicut oculi ancillæ in manibus dominæ suæ : ità oculi nostri ad Dominum Deum nostrum, donec misereatur nostrî.

Miserere nostrî, Domine, miserere nostrî : quia multùm repleti sumus despectione.

Quia multùm repleta est anima nostra : opprobrium abundantibus, et despectio superbis.

Gloria Patri, et Filio, etc.

*Ant.* Ave, stella matutina, peccatorum medicina, mundi princeps et regina, Virgo sola digna dici, contra tela inimici clypeum pone salutis, tuæ titulum virtutis.

O Sponsa Dei electa ! esto nobis via recta ad æterna gaudia.

Amen.

℣. Post partum, Virgo, inviolata permansisti.

℟. Dei Genitrix, intercede pro nobis.

Er fæçon-se hon daoulagad
A so var Doue ur mestr mad ;
Quen a distroï he trugarez
Da sellet ouzomp a druez.

Ho pêt truez, hor mestr divin,
Ho pêt truez ouzomp erfin,
Abalamour ma'z omp carguet
A disprijanç diouz tud ar bed.

Cals ê hon ene afflijet,
O veza quement disprijet
Gant nep ho deveus arrogançc
Ha gant neb so en abondanç.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar, etc.

*Ar rest eus ar* Gloria Patri *a gueffot diaraoc.*

*Recommandation* pe *Antif.*

Me ho salud, verelaouen,
Medecines ar bec'herien,
Princes ha rouanez ar bed,
Guerc'hes dreist an oll guerc'heset.

Liquit ouz birou treïtour
Eus a Satan hon adversour
Bodrier ar silvidiguez,
An titr eus ho vertuz ivez.

O pried choaset da Zoue !
Bezit un hent eun d'hon ene,
Evit dre ur vuez santel
Ma erruimp er joa eternel.

Goude guenel c'houi so choumet
Ur verc'hes pur hep souill ebet ;
Evidomp-ni, Mam da Zoue,
Pedit dirac he vajeste.

Evelse bezet grêt.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus deurvezet e vize roet d'ar Verc'hes glorius ho Mam an hano caer a Vari, annoncet gant an El aziaguent; accordit, ni ho suppli, ar c'hraç da guement a brononç devotamant an hano douç a Vari ho Mam sacr ha santel, obtenint an effet eus ho penediction hac ar sicour eus he intercession. Ni her goulen ouzoc'h, c'houi pehini a vev hac a ren gant Doue an Tad hac ar Speret Santel ur memes Doue hepquen, epad an oll eternite. Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

DEus, qui gloriosissimam Virginem matrem tuam, Angelo pronuntiante, Mariam nominari voluisti; concede, quæsumus, ut qui dulce nomen Mariæ sanctissimæ genitricis tuæ proferunt, benedictionis effectum et suæ intercessionis auxilium obtineant. Qui vivis et regnas in sæcula sæculorum. Amen.

---

## CANT. VAR AR *VENI, SANCTE SPIRITUS.*

*Evit goulen assistanç ar Speret Santel araue pep seurt Exerciçou spirituel, evel ma'z eo an oræson, ar c'hatechism pe ar sermon, ar gonferanç pe an instruction hac al lectur en ul levr mad bennac :* Var an ton gallec: *Esprit Divin, venez répandre.*

SPeret Santel deut en hor c'halon
Ha liquit en hor volontez
Assambles gant ho seiz donæson,
An tân eveus ho carantez.
Digacit, va Doue, ho Speret
Evit hor c'hroui a-nevez,
Ma vezimp dreizan renouelet,
Oc'h ober deomp chenj a vuez.
C'houi, va Doue dre ar sclerijen
Eus ar Speret-Santel ivez,
Da galonou ho servijerien
Hoc'h eus desquet ar virionez.

VEni, Sancte Spiritus, reple tuorum corda fidelium, et tui amoris in eis ignem accende.

Emitte Spiritum tuum, et creabuntur, et renovabis faciem terræ.

*Oremus.*

DEus, qui corda fidelium Sancti Spiritûs illustratione docuisti, da nobis in eodem Spiritu recta sapere, et de ejus semper consolatione gaudere. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate ejusdem Spiritûs Sancti, Deus, per omnia sæcula sæculorum. Amen.

Grit ma saourimp ar pez zo guirion
Dre voyen ar memes Speret,
Ha ma teui he gonsolation
Da rei ur guir joa deomp bepret.
Plijet gueneoc'h rei deomp da gompren
Hoc'h instructionou santel.
O rei deomp c'hoas, Autrou souveren,
Ar c'hraç da veza deoc'h fidel.
Ni er goulen, o Tad eternel!
Dre ho Map Jesus hon roue,
Pebini gant ar Speret Santel
A ren gueneoc'h en un Doue.
Evelse bezet grêt.

---

## CANTIC VAR PEDENNOU AN ILIS.

***Evit trugarecat Doue goude ar memes exerciçou, hac evit goulen ar c'hraç digantâ da denna profit anezo:*** Var ar memea ton.

℣. Tu autem, Domine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℣. Confirma hoc, Deus, quod operatus es in nobis.

℟. A templo sancto suo, quod est in Jerusalem.

GRaçou deoc'h, va Doue, a rentan
Eus hoc'h oll instructionou,
Ha pardon ouzoc'h a c'houlennan
Eus va oll distractionou.
Allas! coupabloc'h ven, va Salver,
O c'hout ar mad, ma n'er graen quet;
Rac se roït d'in ar c'hraç d'he ober
Bremâ pa em eus en desquet.
O va Jesus! confirmit enon
Ar pez so dreizoc'h operet,

Hac echult va conversion,
Pa hoc'h eus-hi d'in inspiret.
Choui ra, va Doue, ma tenno profit
Ar re ho car, eus a bep tra;
Rac-se d'hor c'halonou accordit
Ar c'hraç d'ho caret ar muia.
Hagrit n'allo quet beza chenjet
Dre nep seurt tentationou
An desiderou hon eus concevet
Dre hoc'h inspirationou.
Ni er goulen, o Tad eternel!
Dre ho Map Jesus hon roue,
Pehini gant ar Speret Santel
A ren guenoc'h en un Doue.
Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

DEus, qui diligentibus te facis cuncta prodesse, da cordibus nostris inviolabilem tuæ caritatis effectum, ut desideria de tua inspiratione concepta, nullâ possint tentatione mutari. Per Christum Dominum nostrum.
Amen.

---

## CANTIC PEHINI A GOMPREN

*Un abreje eus ar feiz catholic hac eus an doctrin christen, hac a ve profitapl bras he gana, pe da viana he lavaret alies ha particulieramant en Oferen-Bred, endra vezer o cana ar* Credo, *evit crisqui er galon ar feiz, an esperanç, an doujanç hac ar garantez en andret Doue :* Var ton, *Selaouit pis guitibunan,* pe var an ton gallec, *Chretiens, si vous êtes prudents.*

DOue en deveus hor c'hrouet
Evit he anaout, he garet,
Hac he servija er bet-mâ,
Da veza en eê eurus gantâ.
Evit caout an eurusdet-se
A bado un eternite,
Teir vertuz principalamant
So necesser absolumant.
Ar re-mâ int, lequeomp ivez,
Feiz, esperanç ha carantez :

P'evit tra ezomp crouet gant Doue.

Petra so necesser principalamant evit caout an eurusdet eternel.

An teir vertus

theologal, pere so hanvet amâ.

Nep piou bennac n'ho exerç quet,
N'ouffe biquen beza salvet.

Petra eo ar feiz ?

Dre'r feiz e credomp en Doua
Ha da guement en deus ive
Revelet d'an Ilis santal,
A so hor mam spirituel.

Petra eo an esperanç ?

Gortos a reomp dre'n esperanç
D'hon œuvrou mad ar recompanç,
Ar vuez eternel dre vertu
Ar meritou eus a Jesus.

Petra eo ar garantez ?

Dre ar garantez da guenta,
E queromp Doue dreist pep tra,
Hac abalamour da Zoue
Hon nessa eveldomp goude.

Ped Doue so, ha petra e Doue ?

Ne deus nemet un Doue ep quen
So a viscoas da virviquen :
Ur speret pur, oll-galloudec,
En deus a netra grêt ar bed.

Pelec'h e ma Doue ?

Ne deus netra secret outan,
Tout ec'h ene, partout a man,
Bete'n distera sonjeson
A vel bars en fons hor c'halon.

Ne deus netra na oar.

Petra eo myster en Dreindet ?

Tri feraon a so en un Doue,
Galvet an Dreindet sacr ive,
An Tad, ar Map, ar Speret Glan,
Hac a so Doue peb-unan.

Penaus e teu an Tad eternel da anjandri he Vap, ha penaus e teu an Tad hag ar Map da broduï ar Speret Santel a bep eternite ?

Ar c'henta so hanvet an Tad,
Rac ma ten d'anjandri ar Map
Dre voyen an entandamant
Oc'h en em anaout excellant.
Dre hent ar volontez ive
An eil o caret eguile
A brodu ar Speret Santel,
Hac ho zri ez int eternel.

Ho zri ez int eternel hag egal en peb perfection an eil d'eguile.

N'ho deveua nemet un essanç,
Ur volonte, ur buissanç ;
N'ho deveus nemet ur furnez
Nemet ur memes volontez.

Ar Map evit hon vedima,
So bet concevet er bet-mâ
Dre vertu ar Speret Santel,
Hervez ma coms an aviel.

Ganet en ur c'hraou diâbri
Gant he vam ar Verc'hes Vari,
Eo bet gouverset voar ar foen
Etre un ejen hag un asen.

Ouspen ma'z eo'ta guir Doue,
Eo assambles guir den ive;
An hano en deus recevet
A Jesus-Christ Salver ar bet.

Cunduet en deus ur vuez
Leun a boan hac a baourentez,
O tisquez deomp eo dre boaniou
E rencomp antren en êvou.

Da ben a dri bloaz ha tregont
Gant ar Iudevien divergont
Ez oue teir heur staguet er groas,
O vervel eo tourmanchou bras.

He gorf sacr a oue sebeliet,
He ene diouz he gorf separet
So bet disqueonet d'al limbou,
Evit dilivra ao eneou.

D'an tri dez goude ma varvas,
Leun a c'hloar a ressuscitas;
Hac en eê o veza pignet,
An tu deou d'he Dad aseet.

Dont a raï da varn ac'hano
Ar re veo hag ar re varo;
Ha pa sonno an trompillou,
E savimp oll eus hor beziou.

Ar re fall da james a iel
Da lesqui er flammou cruel;
Ar re vad a iel gant Jasus
Da veza da viquen eürus.

Goude'z eus un Ilis santel
A so dre'r bed universel,

Petra eo myster an incarnation?

Ar c'hiuivelez sacr eus hor Salver, pehini so guir Doue ha guir den assambles.

Galvet eo Jesus-Christ.

Pe seurt buez en deveus cunduet, ha pe seurt fin en deveus bet er bed-mâ.

Goude he varo e disquennas el limbou da zilivra ao eneou santel ac'hano.

He resurrection hac he asçaosion en eê.

Penaus e teui en fin ar bed d'hor barn, pa ressuscitimp oll.

Arre vechant a vezo barnet gantâ d'ar flammou eternel, hac ar re vad a gaço d'he varados.

Petra eo an Ilis,

| | |
|---|---|
| ha penaus ne deus nemet un Ilis? | Hac a so galvet Catholic,<br>Ha Romen hac Apostolic. |
| Hae emeas anezi ne deus quet a silvidiguez, ha na ouffe quet fazia. | N'eus nemet un Ilis guirinn,<br>A so ar gongregation<br>Eus an oll gristenien fidel<br>Dindan Jesus hae he viquel.<br>Emeas anezi ne deus quet<br>A voyen da veza salvet;<br>Ar Speret Santel he c'hundu,<br>Rae-se ne fazi a nep tu. |
| En Ilis e ma communion ar sent. | Enni entresomp fidelet<br>Ez omp en ur c'horf unisset,<br>Gant ar sent ha gant an elez,<br>Ha gant an anaon vad ivez. |
| Petra eo communion ar sent? | Dre vertu an union-man,<br>Oump participant peb-unan<br>En œuvrou mad ha pedennou,<br>Pere a offromp d'hon Autrou. |
| En Ilis en deus leset hor Salver an tensor eus ar sacramanchou. | En Ilis mâ en deus leset<br>Jesus un tensor caer meurbet,<br>Pini eo ar sacramanchou<br>A so leun eus he veritou. |
| Pe da dra e servij ar sacramanchou? | Dreizo e ve ar c'hraç deomp roet,<br>Conservet enomp ha cresquet,<br>Ha dre'r pec'het mar he c'hollomp<br>Dreizo he recouvr a ellomp. |
| An Ilis a so diviset en teir, ha pere nt-hi? | An Ilis a so diviset<br>En teir entrezo unisset,<br>Ha galvet Ilis militant,<br>Ilis souffrant ha triomfant. |
| Petra eo an Ilis militant? | En Ilis militant e ma<br>An oll gristenien er bed-mâ,<br>O combati dindan ur penn<br>Ha dindan ur memes lesen. |
| Piou eo ar penn eus an Ilis, ha pe- | Daou benn a so, unan visibl,<br>Hac un all a so invisibl; |

An invisibl eo Map Done,
Ar pap he viquel eguile.
Rac-sen'ema quet en hent mad
Ar re so disent ouz ar pab,
Ha n'en heuliont quet en peb guis
Er pez a goncern an Ilis.
Ilis souffrant ê an anaon
Dalc'het da baea er prison
Eus ar purgator ar poaniou
Restet da dlet d'ho fec'hejou.
Suffrajou'n Ilis militant
A ell abreji ho zourmant,
Hac ho dilivra quent a se
Da gaout ar guel eus a Zoue.
D'ar fin an Ilis triomfant
Eo ar re presantamant
O triomphi hac o repos
Er c'hloar aveus ar barados.
Honnes eo ar c'hloar infinit
A esperomp-ni da c'hounit,
O pidi Doue hac o senti
Outan hac ouz he Ilis hep-si.
Ar sent eus an eurusdet-se
A ell he frocuri deomp ive;
Rac-se'ta e tleomp ho fidi
Evidomp da intercedi.
Va Doue, houmâ ê va c'hreden
Quent renonç dezi e varfen:
Me a gred c'hoas quement a gred
Hoc'h Ilis gant ur feis barfet.
Guerc'hes Mari, obtenit d'in
Ar c'hraç digant ho Map divin,
Da gridi ferm ha da ober
Quement so dlêt ha necesser.
Amen.

naus ez eus daou benn?

Ret eo senti ouz ar pab er pez a aparchant ous an Ilis.

Petra eo an Ilis souffrant?

Penana e c'haller soulaji an anaon eus ar purcator?

Petra en an Ilis triumfant, ha penaus ez esperomp triomfi er c'hloar eus ar barados, o pidi Doue hac oc'h observi fidelamant he c'hourc'hemennou ha re an Ilis, hac o pidi ar sent da intercedi evidomp dirac he vajeste divin?

Fermete en ho c'hreden, ha cridi generalamant quement a gred an Ilis.

Peden d'ar Verc'hes evit ar sujet-mâ.

## CANTIC VAR UR REGLAMANT A VUEZ,

*Pehini a so convenapl da peb seurt tud, particulieramant d'ar gommun, evit perseveri da veva en doujanç Doue hag en he garantez.* Var ton : *Mar credit, christen, grid evid mad.*

### REGLAMANT EVIT AN DEIZ.

EVit beza en graç Doue bepret,
Eo necesser cundui ur vuez reglet ;
Oc'h implija ersat an oll amser ;
Chetu amâ ar fæçon d'he ober.
Boasit bemdez da sevel mintin-mad,
O vont abret da gousquet diouz ho stad :
Mintin c'houlou d'am c'hlasq nep a savo,
Eme Zoue, a dra sur am c'havo.
Sonjit en Doue quenta ma tihunit,
Hac ho calon dezan neuse offrit ;
Grit sin ar groas gant an dour benniguet,
Ha sivit pront heb diegui ebet.
Quemerit pres ha modest ho tillad,
O lavaret un oræson bennac,
Evel ma ve gourc'hemennou Doue,
*De profundis* ac ar *Miserere.*
Goude dirac imaj ar crucifi
Hac an imaj eus ar Verc'hes Vari,
En em liquit devot voar ho taoulin
Evit ober ar beden diouz vintin.
Adorit Doue ha trugarecäit-he,
Ha goulennit pardon outan ive ;
Offrit, deza ho terves het-a-het,
Ha pedit he d'hoc'h assista bepret.
Ar pemp gouli ha c'hoas ar seiz glera
A ve mad deoc'h da saludi neuse,
O lavaret seiz gueich ar *Gloria*
Gant seiz *Pater* hac *Ave, Maria.*
Ersin *Credo*, *Confiteor*, *Angelus*,

Ha

Ha mar guillit, litaniou Jesus
A laverrot, ha pedit ar Verc'hes
Hac an oll sent d'ho sicour assambles.
Un dra bennac a veditation
A reot ive diouz ho tevotion,
Hac e pocot a galon aviziou
Da dreit Jesus, d'he grcas, d'he c'houliou.
Ma n'hu pe spaç da chôm da vedita,
Sonjit lies en deiz da viana
En ur myster a bassion Jesus
Hac er glac'har eus he Vam druezus.
It, mar guillit, bemdez d'an Oferen,
Ma contantot an Autrou souveren,
Ha communiit spiritnellamant
O tesirout receo ar sacramant.
It goude-se d'an occupation,
Ma'z ouc'h galvet diouz ho condition;
Na chomit quet da laeres an amser,
Ha grit pep tra er guel eus hor Salver
Pa gommançot un dra a gonsecanç
E c'houlennot ouz Doue he assistanç;
Oc'h he ec'hui, graçou dezâ rentit,
Hac ar fautou grêt ennâ regretit.
Sonjit en Doue alies var an deiz,
Oc'h he gridi presant gant ur guir feiz,
Hac avisiou galvit-en d'ho sicour,
Oc'h offr dezâ ho poan ac ho labour.
Ma c'hoarvez d'hoc'h beza controliet,
Beza afflijet, tentet, injuriet,
Ho pet recours dezâ neuse-souden,
Fizit ennâ, pedet-en d'hon souten.
Mar desirit ober ur profit bras,
Vardro creis deiz, quent ma'z eot d'ho repas,
Examinit ha c'houi a ve couezet
Hed ar mintin en faut notabl ebet.
Mar beac'h couezet, e c'haulennot pardon
Digant Doue eus a greis ho calon,
O proposi da laquat guel evez

Ouz ho tefaut er rest eus an devez.
Ha quellies ma teuô bo consianç
Da rebeich d'oc'h ho pe grêt nep offanç,
Grit prest un act a vir gontrition,
Ha tec'hit pell dious an occasion.
Abars dibri, ar *Benedicite*
A leverrot, hac *Agimus* goude ;
Na zibri quet tre ho repasiou,
Ma na vez ret he ober avisiou.
Ho repasiou offrit da Zoue an tad
En union d'ar re en deus grêt he Vap;
Quemerit hi gant moderation,
Hep contanti hoc'h inclination.
Teir guech an deiz, devota ma ellot,
An *Angelus* d'ar Verc'hes a offrot :
Ho pet dezi ur guir devotion,
Ha pedit-bi en pep occasion.
Da nebeuta diou nôz ba diouz vintin,
Da sant Joseph pried ar Vam divin,
Ha d'hoc'h Æl-mad, ha d'ho paêron santel,
Ho pezo c'hoas devotion fidel.
Pedit bemdez evit an anaon,
It d'an offern en ho intention;
Pa leverrot graçou goude ho coan,
Pedit Doue d'ho lamel eus a boan.
Hep faot ebet, quent ma'z eot da repos,
Grit a galon ar beden diouz an nôz;
Guelit penaus hoc'h eus Doue offancet
Epad an deiz, o caout ur guir regret.
Ar *Confiteor*, litanio'r Verc'hes,
Ha chapelet eus a bemp dijenes;
*Angele Dei* hac un *De profundis*
A leverrot ha quement so requis.
En em liquit er stat ma tesirac'h,
Beza cafet en nôz-se ma varfac'h,
O supposi, en ho quele pa'z it,
Eo en ho pez memes e c'hourvezit.
Dour benniguet taulit dreist ho quele

Ha sin ar groas gantan grit goude-se,
Ha livirit ar *Maria Mater*,
Na allo netra Satan en ho quever.
Ma na gousquit, sonjit er bassion,
Pe livirit un dra a zevotion,
Pe gontemplit poaniou ar purcator
Ha re'n ifern gant spont ha gant horror.
Ma rencac'h chom aio en ho quele,
Sonjit pe seurt enouamant ho pe;
Hoguen penaus en ur guele a dân
Chom da zevi hep james reposan ?
Evit cousquet etre divrec'h Jesus
E leverrot neuse an *In manus*,
Pehini oue an diveza peden
A reas Jesus er groas abars tremen.

---

REGLAMANT EVIT AR SIZUN, AR MIS,

*Ar bloas hac an oll amser* : var ar memes ton.

GRit bep sizun œuvrou a trugarez,
M'en devezo Doue ozoc'h truez,
Ha sicourit abalamour deza
En peb izom, mar guillit, ho nessa.
Da zeiz ar varne clevo gant Jesus
Ar c'houvi-ma nep so trugarezus :
Deut guenê-me, tud benniguet d'am Zad,
D'ar barados evit hoc'h œuvrou mad.
D'an dud ingrat ec'h adresso nause
Ur setanç trist ar barner terribl-se ;
En em gacit diouzin, tud milliguet,
Hac it en tân d'an diaoul preparet.
Da justiç Doue evit satisfia
E tleit bemdez en em vortifia,
Ispicial er guelet, er c'hlevet,
En teod, er gout hac ivez er c'housquet.
Da viana bep sizun e ve mad
E praticac'h ur binijen bennac,

Evel o inn ar sadorn pe'r guener,
Da enori passion hor Salver.
En breuriez ar sacramant e ve
Profitabl d'hoc'h en em lacat ive :
Renitt dezâ bisitou en ilis,
Hac assistit da iaou er sacrifiç.
En breuriez an Itron Varia
Eus a merci, ar c'harme, ar rosera,
En em liquit, ha da sadorn ouspen,
Eu gloar dezi, clevit en oferen.
Me a ve avis d'hoc'h c'hoas d'en em lacât
Er vreuriez santel eus an Æl-mad,
O rei dezan bep sizun ha bemdez,
Ur merq bennac eveus bo carantez.
Mar d'ê possubl, en hoc'h ilis bepret
Sul ha gouel bers it d'an oferen-bret,
D'ar gousperou ha d'an instruction,
Gant modesti ha gant devotion.
Hac en quen cas ma veac'h en ur goall stad,
Grit neuse c'hoas ur gonfession vad,
Hep coll james ar fizianç en Doue,
Na quen nebeut he zoujanç conscoude.
Goude'r servij en em antretenot
En lecturiou ha cantico devot,
Ha canit-hi voar ho labour bemdez
Da veuli Doue, oc'h imita an Elez.
Lies-a-veich, bep mis da viana,
It da gofes ha da gommunia;
Ispicial pa vez indulÿançou,
Tostait devot ous ar sacramanchou.
Mæs rat ê d'hoch choas ur c'honfessour mad,
Ha na zeut quet bep ræson d'he guitaat;
Discleriit franc dezan ho consianç
Evel da Zoue gant feiz ha gant fizianç.
Grit ur revu bep bloaz, pe bep c'hoec'h mis,
Na veac'h manquet o coles en nep guis;
Hac evit-se beza guell preparet,
It, mar guillit, da ober ur retret.

Neuse grit ferm ar resolution
Da drouc'ha crenn bep goall occasion,
Ha da drec'bi ho coall habitudou,
Evit pelloc'h pratica ar vertuziou.
Ha mar d'oc'h mestr pe vestres en ho ti,
Sellit ou-pen ar voyen d'he regli,
Ma raï ho tud berndez ar pedennou,
Nôz ha mintin, ha goude ar prejou.
Ma frecantint ar sacramanchon dîn,
Ma assistint en oll servij divin,
Er sarmoniou hac er catechismou,
Sul ha goêl-bers hep ober labourou.
Na list nicun anezo da vezvi,
Da zroucpresec, da douet, da vlasfemi,
Da henti'n danç, na d'ober gèstou sot,
Rac evit ho da Zoue e respontot,
C'houi, bugale, ha c'houi servijerien,
Douguit resped d'ho tud hivisiquen;
Sentit outho bepret en peb fæcon
Hervez Doue hac hervez ar ræson.
D'ar fin e reot ar resolution,
Hervez ho stad hac ho condition,
Da ramplissa ho carg hac ho tever
Gant ar sicour eus a c'hraç hor Salver.
Pa chomot clan, dreist peb seurt remejou,
Ho pet recours d'hoc'h oll sacramanchon,
Evit neuse, mar deu Doue d'ho quervel,
Ma viot prest ha contant da vervel.
Er fæçon-mâ mar reglit ho puez,
Doue ouzoc'h a sello a druez,
Hac a roï d'hoc'h ar peoc'h spirituel,
O c'hortos rei ar repos eternel.
Amen.

*Quicumque hanc regulam secuti fuerint, pax super illos et misericordia.* Ad Galat. 1.

## PEDENNOU DIOUZ AR MINTIN.

GOude beza roet ho calon da Zoue pa zihunit, ha grêt sin ar groas gant dour benniguet pa sivit, evel ma viot en em visquet modest, roït un amser ræsonabl da ur beden humbl ha fervent. Ne ouzet quet sonjal hep spont peguen temerer ha peguen dall eo ar gristenien pere, o chom hep pidi Doue diouz ar mintin, en em expos da goueza er maleuriou hac e pec'hejou brassa, pe diouz re ne deus nemet be c'hraç a quement a ell ho freservi : an negligançmâ eo ar sourcen maleurus eus ar gorruption hac ar c'holl eus a un infinite a eneou, eme un autour spirituel. Un den pehini n'en em laca quet en poan da renta he hommaj d'he Grouër ha da gaout recours dezan en commançamant en deiz, ha n'en deveus-en quet a leac'h da c'hortos e vezo abandonnet gantâ en he sempladurez ? Pebes maleur brassnc'h eguet hennez! Grit ato'ta an exerciç-mâ diouz vintin gant un devotion beo hac ardant.

Ar c'henta eus an oll exerciçou spirituel eo ar beden diouz vintin, pehini a dle servijout da breparation general evit tremen erfat an devez. An exerciç-mâ, eme sant Frances da Sales, pehini a dleit da ober abarz sortial eus ho ty, mar guillit, a dle beza grêt gant un devotion fervant, evit dre ar voyen-se ma tennot ar venediction a Zoue var hoc'h oll dervez. Ma n'ho pe quet avizïou a spaç da ober ar pedennoumâ er guer abars sortial, ec'h allac'h ho ober en Ilis. Ha memes a hed an hent, mar ho pe da vont en nep leac'h; hac evelse n'hoc'h eus excus ebet na illit ober ho pedennou diouz vintin en ur fæçon bennac; rac Doue a vezo contant pa ho pezo grêt ar pez a ellot. Mæs considerit ato abars commanç ho tevez, penaus ne d'ê roet d'hoc'h nemet evit labourat en ho silvidi-

guez, penaus e vezo martese an devez diveza eus ho puez, hac e viot surprenet gant ar maro ma na sonjit enni erfad; ha rac-se sellit ar voyen da ober un dervez mad, o lacat evez na offançot Doue, o sevel alies ho calon varzu-ac-ennan, oc'h offr alies ho labour hac ho poan dezan, oc'h implija erfat hoc'h amser, hac oc'h ober muia hac a hellot a œuvrou-mad epad an deiz.

---

## CANTIC VAR AN ACTOU

*Eus ar beden diouz ar mintin, hac a ell servijout ivez evit ar beden diouz an nôs, oc'h ajouti ebarz an examen a gonsianç, pehini a aller da dremen diouz ar mintin.* Var ton guers ar Barados, *pe* guers sant Caourintin.

*In nomine Patris, et Filii, et Spiritûs Sancti. Amen.*

TAd, Map ha Speret Santel,
Tri ferson en un Doue,
Me a gred enoc'h fidel,
M'hoc'h ador gant feiz gre;
C'houi eo va c'harantez,
Roït d'in ar perseveranç
D'ho servija bemdez.
C'houi ê hoc'h eus ma c'hrouet,
Conservet ha prenet,
Hac en Ilis recevet,
Pa'z oun bet badezet;
C'houi hoc'h eus d'in preparet
Un tensor a c'hraçou,
Ha remed ouz peb pec'het
En ho sacramanchou.
Diguenec'h-hu, va Doue,
Eo e teu d'in peb mad,
M'em eus a greis va ene
C'hoant d'ho trugarecat,

Actou a adoration, a feiz, a esperanç, a garantez en andret Doue, o c'houlen outan ur berseveranç d'he garet bepret.

Actou evit trugarecat Doue eus he oll mad oberou en hon andret, hac evit offr dezâ an anaoudeguez eus he c'hraçou, ar meritou infinit eus he Vap hor Salver.

Mæs pa n'allan he ober
James diouz ho merit,
Me offr d'hoc'h eus va Salver
Ar merit infinit.

Acton evit ansao hon ingrateri en andret Doue, hac evit goulen outan ar c'hraç da anaout ha da zetesti hor pec'hejou.

E lec'h caout en hoc'h andret
Un anaoudeguez vad
Eus ho craçou recevet,
Oun bet un den ingrad;
Scleraït eta va speret,
Gant queuz ma enevin
An ofançou am eus grêt
D'ho majeste divin.

Examen a gonsiançz var an offançou hon eus grêt da Zoue, quen dre gommission, quen dre omission; hac a eller da dremen diouz ar mintin.

Petra am eus-me, va ene,
Sonjet pe lavaret,
Pe grêt enep va Doue
A dlien da garet?
Ha petra am eus-me leset
A vad hep he ober,
Hervez m'az oan oblijet
E leac'h hac en amser?

Actou a gontrition hac a zesir da chenj a vuez, o pidi hor Salver da gaout truez ouzomp en consideration he Vam ar Verc'hes, hac o proposi fermamant da guitaat an occasionou danjerus da bec'hi, o c'houlen carantez Doue hac oc'h en em soumeti d'he volontez divin.

Regret am eus em c'halon
D'ho peza offanset,
Va Doue, hep comparæson
Dîn da veza caret;
Me fell d'in chenj a vuez
Gant ho craç, va Salver;
Sellit ouzin a druez
Er guel eus Mam guer.

Dindan he frotection
E proposan tec'het
Diouz peb goall occasion
Da goueza er pec'her;
An tân eus ho carantez
Elumit em c'halon,
Hac hervez ho volontez
Disposit ac'hanon.

Actou evit nevez

Me renonç d'an æronant,
D'he bombou, d'he œuvrou,

D'ar c'hic ha d'ar bed mech
Evidoc'h, va Autrou;
Hac a offr d'ho cloar divin
Atao quement a rin,
A livirin, a aonjin
Ha quemeot a souffrin.
Roït d'in an humilite
Hac ar batiantet,
An douçder ha chastete,
Ha disprijanç ar bed;
Ha grit ma cresquin bemdez
Er vertuziou christen,
Dreist peb tra er garantez
D'ho caret da viquen.
Me recommand d'boc'h ive
An Ilis hac ar pab,
Hor prelat hac hon roue,
Ha hor gouarnint erfad:
Va zud ha va mignonet,
Va mad-oberourien,
An anaon vad tremeoet
Hac an oll bec'herien.
Autrou Doue, va c'hrouer,
Va redamtor divin,
Grit trugarez em c'henver,
Ha selaouit ouzin;
Guerc'hes Vari, mam Jeaua,
Va Æl-mad, ma faëron,
Ha ma maërones eürua,
Pedit *Doue* evidon.
Jesus, Mari ha Joseph,
Ha Joachim, hac Anna,
Sant Mikel arc'hel, sant Ian,
Sant Per, santea Barba,
Sant Paoul ha Caourintin,
Oll aent ha sænteset,
Ma aicourit m'erruin
Gueneoc'h en eurusdet. Amen.

ar bromessaou eua ho badiziaut, hac evit offr hon oll gomportamant da Zoue ato.

Actou evit goulen ar vertuziou christen, hac ar c'hraç da grisqui enno, ispicial en carantez Doue.

Actou evit recommandi da Zoue an Ilis catholic, hon tad santel ar pab, hon prelat, hon roue, ha quement ma'z omp oblijet da bidi evit ho, quen beo quen maro.

Acton evit pidi an Autrou Doue da gelvet ouzomp; hac ar Verc'hes, hon Æl-mad, hor paëron hac hor maërones eürus da intercedi avidomp, hac evit en em recommandi d'ar famill santel ha d'an oll sænt, ispicial d'ar re ma hon eus un devotion particulier dezo.

*Varlerc'h an Actou-mâ e ve mad saludi ar pemp gouli eus hor Salver hac ar seiz cleze a gueuz eus ar Verc'hes, o lavaret en enor dezo assamblez seiz* Pater, *seiz* Ave *ha seiz* Gloria Patri, *pere a ell servijout er memes amser evit en em acquita en breuriez an Itron Varia Garmes hac ar* Merci, *pe en ur vreuriez-all bennac ma veac'h engajet enni, hac a c'houlenne an niver mâ eus ar seiz* Pater *hac* Ave *bemdez. Goude-se e leverrot ar* Credo *en brezonec, ar* Confiteor, *an* Angelus Domini *ha Litaniou Jesus, mar ho pe amser; hac e finissot dre ar bedennic-mâ eus an Ilis.*

| | |
|---|---|
| Dominus nos benedicat, et ab omni malo defendat, et ad vitam perducat æternam. | An Autrou Doue r'hor bennigo Ha diouz peb drouc r'hon difenno, Ha dre voyen ur vuez santel R'hor c'hasso d'ar vuez eternel. |
| Et fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | Ra reposo en peoc'h ive, Dre an drugarez Zoue, Eneou ar re ho deus bevet Gant fidelite en he andret. |
| Amen. | Evellen bezet grêt. |

---

## CANTIC VAR AN *ANGELUS DOMINI.*

*En enor d'ar Verc'hes sacr.* Var an ton gallec: *Vous brillez seule en ces retraites; oc'h asten un nebeudic an ton er rouden diveza eus a bep coupl.*

*Angelus Domini nuntiavit, etc.*

Disquen a reas Arc'hel an Autrou
Bete Mari ur Verc'hes pur meurbet,
Oc'h annonç dezi ar c'helaou
E vize Mam, e vize Mam da Redamtor ar bed

*Eccè ancilla Domini, etc.*

Mari a respootas gant douçder,
Da Zoue oun servijeres indin;

Ra vezo grât ata em c'henver
Hervez m'oc'h eus (*bis*) annoncet bremâ d'in.

*Et Verbum caro factum est, etc.*

En instant dre ar Speret Santel
E concevas ar Verc'hes benniguet,
Ha grêt bet den ar Verb eternel ;
Etouez an dud (*bis*) en deveus bet bevet.

*Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix, etc.*

Santes Mari, guir Vam da Zoue,
Intercedit evidomp, ni ho ped,
Ma hon rento dîn eus he vajeste,
Eus ar graçou (*bis*) en deveus prometet.

*Oremus gratiam tuam, etc.*

Va Doue, couls ha m'hon eus desqnet
Eus ho Map quer an incarnation
Gant an Ael en deus hi annoncet,
Roït d'omp dreizi (*bis*) ho penediction.

*Per passionem ejus, etc.*

Grit d'omp ar c'hraç, dre he bassion
Ha dre he groas, da veza cunduet
D'ar gloar eus ar resurrection,
Evit ganta (*bis*) ma vezimp curunet.

*Per eumdem Christum, etc.*

Ni er goulen, o Tad eternel !
Dre ar memes Jesus hon Autron-ni,
Gueneoc'h ha gant ar Speret Santel,
Un Doue epquen (*bis*) da james enori.
Evellen bezet grêt.

### ABBEJE EUS A LEZEN DOUE.

Caret a reot an Autrou ho Doue eus hoc'h oll galon, eus hoc'h oll ene, eus hoc'h oll speret hac eus hoc'h oll nerz. ***Hema eo ar brassa hac ar c'henta gourc'hemen ; beza ez eus un all henval ouz ar c'henta-mâ ; chetu en amâ :*** Caret a reot ho nessa eveldoc'h hoc'h-unan. ***An oll lezen hac an oll brofedet a so comprenet en daou gourc'hemen-mâ, eme hor Salver ; nep ho mir, a vir an oll gourc'hemennou.***

## CANTIC VAR LITANIOU JESUS,

*Pere so mad da lavaret diouz ar mintin ha goude ar Communion, hac er fin ar Gousperou da Sul ha da Solenniteou hor Salver.* Var an ton : *Pedit evidomp deiz ha nôz, ma ho quelimp er barados.*

Kyrie, eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.
Christe, audi nos.
Christe, exaudi nos.
Pater de cœlis, Deus, miserere nobis.
Fili, Redemptor muodi Deus, mis.
Spiritus Sancte, Deus, miserere.
Sancta Trinitas, unus Deus, miser.
Jesu, Fili Dei vivi, miserere nobis.
Jesu, splendor Patris, miser.
Jesu, candor lucis æternæ, miserere.
Jesu, Rex gloriæ, miserere nobis.
Jesu, sol justitiæ, miserere nobis.
Jesu, Fili Mariæ virginis, miserere.
Jesu amabilis,
Jesu admirabilis,
Jesu, Deus fortis miserere nobis.

Autrou Doue oll-galloudus,
Ha hep musur trugarezus,
C'houi a vel peguen infirm omp,
Ho ped compassion ouzomp,
Jesus-Christ, Redamtor ar bed,
Distroït ouzomp, ni ho ped,
Selaouit ouz hor pedennou,
Hac exaucit hor goulennou.

Ni ho ped, c'houi Tad eternel,
Choui Map, ha c'houi Speret Santel
Tri ferson en un Doue epquen,
Galvet en Dreindet souveren,
Da sellet ouzomp a druez,
Pa regret omp hor guall vuez;
En hoc'h epquen hon esperump,
Rac-se ho pêt truez ouzomp.

Jesus, Map-unic da Zoue,
Jesus, sclerder an Tad ive,
Jesus, sclerijen eteroel,
Jesus, roue a c'bloar immortel,
Jesus, ar guir heaul a justiç,
Jesus, Map d'ar Verc'hes Vari,
En hoc'h epquen hon esperomp,
Rac-se ho pêt truez ouzomp.

Jesus, dîn da veza admiret,
Jesus, hon Doue cre meurbet,
Jesus, hor tad, nep hor preoas,
Jesus, an El a gusul vras,
Jesus, a so quer puissant,
Jesus, a so quer patiant,

En

En hoc'h epquen hon esperomp,
Rac-se ho pet truez ouzomp.

Jesus an obeissanta,
Jesus an douça hac an humbla,
Jesus, mignon ar chastete,
Jesus, carantez hon ene,
Jesus, autor eus ar vuez,
Jesus, Doue a beoc'h ivez,
En hoc'h epquen, etc.

Jesus, exempl a vertuziou,
Jesus, pried an eneou,
Jesus, hon Doue, tad ar beorien,
Jesus refuj ar bec'herien,
Jesus, tensor ar bobl fidel,
Jesus, ar furnez eternel,
En hoc'h epquen, etc.

Jesus, hor pastor souveren,
Jesus, d'omp-ni guir sclerijen,
Jesus, leun a bep madelez,
Jesus, hon hent hac hor buez,
Jesus, joa'n Ælez benniguet,
Jesus, roue ar batriarchet,
En hoc'h epquen, etc.

Jesus, hoc'h eus bet inspiret
Ho secrejou d'ar brofedet,
Jesus, guir mestr an ebestel,
Jesus, doctor an aviel,
Pehini a so bet desquet
Gueneoc'h d'an evangelistet,
En hoc'h epquen, etc.

Jesus, nerz an oll verzerien,
Da veza treac'h d'ho bourrevien,
Sclerijen ar gonfessoret
Ha purete ar guerc'heset;
Jesus, curunen an oll sænt,
C'houi eo ar souten er bep hent,
En hoc'h epquen hon esperomp
Rac-se ho pêt truez ouzomp.

Jesu, Pater futuri sæculi, miserere nobis.

Jesu, magni consilii Angele, miser.

Jesu potentissime, miserere.

Jesu patientissime, miserere.

Jesu obedientissime, miserere.

Jesu, mitis et humilis corde, miser.

Jesu, amator castitatis, miserere.

Jesu, amator noster, miserere.

Jesu, Deus pacis, miserere nobis.

Jesu, auctor vitæ,

Jesu, exemplar virtutum, miserere.

Jesu, zelator animarum, miserere.

Jesu, Deus noster, miserere nobis.

Jesu, refugium nostrum, miserere.

Jesu, pater pauperum, miserere.

Jesu, thesaurus fidelium, miserere.

Jesu, bone pastor, miserere nobis.

Jesu, lux vera, miserere nobis.

Jesu, sapientia æterna, miserere.

Jesu, bonitas infinita, miserere nobis.

Jesu, via et vita nostra, miserere.

Jesu, gaudium angelorum, miser.

Jesu, rex patriarcharum, miserere.

Jesu, inspirator prophetarum, mis.

Jesu, magister apostolorum, mis.

Jesu, doctor evangelistarum, miser.

Jesu, fortitudo martyrum, miser.

Jesu, lumen confessorum, miserere.

Jesu, puritas virginum, miserere.

Jesu, corona sanctorum omnium, mis.

Propitius esto, parce nobis, Jesu.

Propitius esto, exaudi nos, Jesu.

Ab omni malo, libera nos, Jesu.

Ab omni peccato, libera nos, Jesu.

Ab irâ tuâ, libera.

Ab insidiis diaboli, libera nos.

A spiritu fornicationis, libera nos.

A morte perpetuâ, libera nos.

Bezit ouzomp, o va Jesus!
Favorabl ha trugarezus;
O va Jesus, hor pardonit,
O va Jesus, hon exaucit;
Diouz peb drong ha diouz peb pec'het,
Ha diouz ho coler diremet,
Hon dilivrit, o va Jesus!
Pa'z oc'h meurbet trugarezus.

Diouz al laçou diabolic
Ha diouz peb seurt speret lubric,
Diouz ar maro perpetuel,
Diouz peb neglijanç criminel
Da zenti ouz ho lesennou
Hac hoc'h inspirationou;
Hon dilivrit, o va Jesus!
Pa'z oc'h meurbet trugarezus.

Dre ar myster sacr ma'z oc'h het
Evidomp en em incarnet,
Dre ho quinivelez santel,
Dre ma'z oc'h bet ivez buguel,
Dre ho puez divin meurbet,
Dre guement trevel oc'h eus bet,
Hon dilivrit, o va Jesus!
Pa'z oc'h meurbet trugarezus.

Dre'n agoni, dre'r bassion,
Dre'r groas ha dre an abandon,
Dre ar languis, dre ar maro,
Dre an oll tourmanchou garo,
Pere hoc'h eus bet gouzanvet,
Ha dre ma'z oc'h bet sebeliet,
Hon dilivrit, o va Jesus!
Pa'z oc'h meurbet trugarezus.

Dre ma'z oc'h bet ressuscitet,
Dre ma'z oc'h bet en eê pignet,
Dre ho triomph hac hoc'h oll joa,

En ho rouantelez bremâ,
Dre ho cloar vras celestiel
En tu deou d'ho Tad eternel,
Hon dilivrit, o va Jesus!
Pa'z oc'h meurbet trugarezus.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bet,
Dre ho madelez infinit,
O va Jesus, hor pardonit!
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejnu ar bet,
Dre ho madelez infinit,
O va Jesus, hon exaucit.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bet,
En hoc'h, Jesus, hon esperomp,
Rac-se ho ped truez ouzomp.
O va Jesus, hor aelaouit,
O va Jesus, hon exaucit,
Ra vezo benniguet ato
Evit birviquen hoc'h hano. Am.

A neglectu inspirationum tuarum, libera nos, Jesu.
Per mysterium sanctæ incarnationis tuæ, libera nos.
Per nativitatem tuam, libera nos.
Per infantiam tuam, libera nos.
Per divinissimam vitam tuam, libera.
Per labores tuos, libera nos, Jesu.
Per agoniam et passionem tuam, lib.
Per languores tuos, libera nos, Jesu.
Per mortem et sepulturam tuam, libera nos, Jesu.
Per resurrectionem tuam, libera nos, Jesu.
Per ascensionem tuam, libera nos, Jesu.
Per gaudia tua, libera nos, Jesu.
Per gloriam tuam, libera noa, Jesu.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, parce nobis, Jesu.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, exaudi noa, Jesu.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, miserere nobis, Jesu.
Jesu, audi nos. Jesu, exaudi nos.
℣. Sit nomen Domini benedictum.
℟. Ex hoc nunc et usquè in sæcolum.

*Oræson da Jesus.*

AUtrou Jesus Christ, c'houi pehini hoc'h eus lavaret: Goulennit hac e recefot, clasquit

*Oremus.*

DOmine, Jesu-Christe, qui dixisti: Petite et

| | |
|---|---|
| accipietis, quærite et invenietis, pulsate et aperietur vobis; quæsumus, da nobis petentibus divinissimi tui amoris affectum, ut te toto corde, ore et opere diligamus, et à tuâ nunquàm laude cessemus. Qui vivis et regnas, etc. | hac e queffot; scoït var an ôr, hac e vezo digoret deoc'h; roït deomp eta, ni ho supli, pa c'houlennomp ouzoc'h, an affection eus ho carantez divin, evit ma ho carimp erfat hac a galon hac a c'henou, hac a œuvrou, ha na baouessimp jamæs oc'h ho meùli, c'houi pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant an Tad hac ar Speret Santel heb fin da jamæs. Amen. |

## INSTRUCTION EVIT AL LABOUR

### *Hac Oræsonouigou evit peb occasion.*

AN den a so ganet evit labourat, eme ar Scritur, al lezireguez er c'holl, an didalvoudeguez pe ar feneantis a so adversoures d'an oll vertuziou hac a zesq da un den a bep seurt viçou. Abars ar pec'het e oue lequeet an den quenta er jardin eus ar barados terrest, evit labourat ebars: ha goude ma en devoa pec'het, un darn eus he bunition hac a bunition he lignez, oue beza condaounet da ul labour poanius ha da zibri he vara diouz ar c'huesen eus he visaij. Piou bennac a refus eta labourat, a ia enep an urz hac an ordrenanç a Zoue, ha ne ra quet ar binijen pehini so necesser d'an oll dud da ober, hac evelse n'ema quet en hent eus he silvidiguez. Pep-hini a renq consideri al labour pehini so stag ouz he condition, evel un dra gourc'hemennet gant Doue dezan en pinijen eus he bec'hejou, hac evit servijout dezâ da veritout ar vuez eternel. Ar consideration-se a dle hoc'h oblija da laquat ho poan d'en em occupi hervez ho stat, ha da labourat ato gant sourci, gant dilijanç, gant joa ha gant ur speret a oboissanç, a binijen hac a oræson, o sevel ho calon alies etrese Doue var ho labour, gant sonje-

sonou mad hac affectionou santel, evel a so amà varlerc'h an oræsonouigou devot, etc.

## CANTIC VAR DIOU PEP DEIR ORÆSON

*Devot, da lavaret quent ha goude ul labour, hac epad al labour quercouls, evit he santifia hac he offr da Zoue.* Var an ton, *Bried Isel, Mam ar Sænt.*

### ORÆSON ABARZ AL LABOUR.

C'Houi hoc'h eus, va Doue, crouet var an douar
An den da labourat enni evit ho cloar,
Hac hoc'h eus puniset he bec'het, oc'h ordren
Na zebro he vara nemet diouz he c'huesen.
Rac-se d'ho c'hourc'hemenn evit oboissa,
Ha deoc'h eus va fec'het evit satisfia,
Me ia da labourat diouz va c'hondition,
Roït eta d'am labour ho benediction.
E vean e labourren, nemet evidoc'h ve,
Ha ma na labourac'h c'houi hoc'h-unan guenê;
Me offr deoc'h va labour, reglit-en, va Salver,
Couls ha ma esperan e viot va saler.
Roït d'in, me ho supli, va Autrou, ho fornez;
Guenê ma labouro, ha ma côme ivez,
Na bermetit nepret e teuen da goll couraij,
O renta servij deoc'h em poan hac em ouvraij.
Na bermetit jamæs e ven ive trec'het
Gant ur c'hoant da c'honit hac e ve direglet,
Nac em be ouz re-all nep seurt ambition,
Nac eus va oberiang nep seurt presomption.
Va Doue, roït an nerz d'am c'horf ha d'am speret,
Evel so requis d'in, d'ho servija bepret,
Ha grit ma labourin, en hevelep fæçon
Ma teui ho carantez da grisqui em c'halon.
En ur c'hounit va boët, gant ar memes trevel,
Grit d'in gounit ouspen ar vuez eternel,
Evit ma ellit mont, va Doue, da repos,
Goude va oll labour, gueneoc'h d'bn paradoz. Amen.

## ORÆSON GOUDE AL LABOUR.

O Veza labouret evidoc'h, va Doue,
E teuan da reposi bremâ en hoc'h ive;
Pe me a labouro, pe me a ehano,
Evit plijout d'ec'h-hu e fel d'in ve ato.
Rac desirout a ran na chomin birviquen
Epad va oll buez ur momet epmuiquen
Hep en em occupi evit ho carantez,
Nac hep continui d'ober ho volontez.
Me ho trugareca eus a guement sicour
Hoc'h eus roet d'in bremâ da ober va labour,
Hac a c'houlen pardon mar em eus offauset
Enna ho majeste, o va muia caret.
Quement a ell beza a vad em oll œuvrou
A zeu diguenec'h-hu, m'en ansao, va Autrou;
Er c'hontrol, quement so a zrouc er pez a ran,
Ne zeu nemet epquen diguenê ma-unan.
Ra viot da viquen un Doue en tri ferson
Gant ho crouadurien, meulet en peb fæçon,
Bezet var an douar evel en eê ato,
Peb tra evit ho cloar hac evit hoc'h hano. Amen.

## ORÆSON AN ILIS DA LAVARET

*Quent ha goude hon oll œuvrou.* Var ar memes ton.

ACtiones nostras, quæsumus, Domine, aspirando præveni, et adjuvando prosequere, ut cuncta nostra oratio et operatio à te semper incipiat, et per te cœpta finiatur. Qui vivis et regnas in sæcula sæculorum.
Amen.

NI ho ped, hon Autrou,
Da zont d'hon inspira,
Arauc hon oll œuvrou,
Ma raïmp erfat peb tra:
Ha roït deomp ho sicour
Evit ma pourchuimp.
En gloar deoc'h hon labour
Couls ha m'en echuimp.
Grit eta er guis-se,
Ma vezo commancet
Ato dreizoc'h ive
Ha quercouls finisset
Quement œuvr ha pedon

A raïmp hed hor oll buez,
C'houi pehini a ren
Hac a vev bep finvez.
Evellen bezet grêt.

---

## CANTIC VAR ORÆSONOUIGOU

*Devot, galvet gant sant Frances de Sales er Vuez devot ive oræsonou jaculator, evit en em accustumi da sevel alies hor c'halon etrese Doue, da viana en occasionou ordinal pere a erru epad an deiz adalec ar mintin bete an nôz, hac a ve mad ho disqui dindan evor, evit ho lavaret d'ar poent ma é merquet a-ziouc'h peb-hini anezo : beza e c'haller ho c'hana ive* var an ton : *un Arc'hel a-berz an Autrou.*

Oræson da lavaret pa zibuner d'ar mintin.

VA Doue, me ro deoc'h va c'halon,
Roït d'in ho crac hac ho pardon,
Hirio be queit ha ma vevin,
Ho servija humbl a fell d'in. Am.

Oræson pa saver eus ar guele.

Evel ma savsoc'h eus ho pez,
Va Jesus, grit ma teuin ivez
Da sevel pront eus ar pec'het
Ha pell dioutan da dec'het. Am.

Oræson pa vezer oc'h en em visca.

Va Doue, me visq va dillad,
Evel Adam hor c'henta tad,
Gant queuz ha regret d'am pec'het
Pîni en deus ma zivisquet.
Ma guisquit eus an den nevez,
Me lavar eus ar santelez
A Jesus-Christ ho Map divin,
A dioutan grit ma vevin.
Eleac'h dillad pere a us,
Roït d'in, me ho ped, va Jesus,
Eveus ho cloar ar viscamant,
A bado eternellamant. Amen.

Oræson abarz peb occasion.

Evit ho cloar, o va Doue!
Ha silvidiguez va ene,

Me ia da ober an œuvr-má ;
Mæs roit ho craç d'in da guenta,
En hano an Tad, hac ar Map,
Hac ar Speret-Santel. Amen.

Oræson goude peb action.
Va Doue, ra viot meulet
D'am beza en œuvr asistet,
Mar oun displijet deoc'h enni,
Ho suplian d'am pardoni. Am.

Oræson abarz mont e nep leac'h.
Jesus, cunduit va c'hamejou,
Ma hoc'h bheuliinem oll henchou,
Ma diouallit bete'r maro.
Ma'z inn gueneoc'h goude d'am bro.

Oræson goude dis trei d'ar guear.
Jesus, ra viot benniguet,
D'am beza dre hoc'h Æl miret,
Quen em sorti, quen em distro,
Hac er plaçou m'oun bet enno.

Oræson abarz en em antreteni gant den.
Va Doue, n'am dilesit quet,
Da lavaret na da glevet
Netra enep ho volontez,
Ha grit ma comsin gant furnez.

Oræson goude an antretien.
Pardonit d'in an oll fautou
Am eus commetet, va Autrou,
En antretien am eus bet,
Mar em eus enni faziet. Amen.

Oræson pa vezer en danjer da bec'hi.
Jesus, deut prest d'am asista,
Rac me-unan ne allan netra :
Va Salver quer, va dilivrit ;
Guerc'hes Vari, va sicourit. Am.

Oræson pa vezer en ur boan bennac.
Jesus, roït patiantet d'in,
En quement drouc a stourm ouzin,
En union d'hoc'h anqueniou
Ez offran deoc'h va oll boaniou.

Pa veler re all oc'h offansi Doue
O va Jesus, ni so ingrad
En hoc'h andrei, ha c'houi quêr mad
Pa hoc'h eus evidomp gonsavet

Maro ha passion galet.
Dre veritou ho pemp gouli
Roït deomp ar c'hraç, me ho supli,
D'en em dennâ eus hor pec'het,
Ha pell diouzan da dec'het. Am.

| | |
|---|---|
| Va Doue, ho pêt truez ouzin, Dre veritou ho Map divin, Ha roït ar c'hraç d'in da dec'het Gant guell evez diouz ar pec'het. | Pa hor bez offancet Doue hon-unan. |
| Va Doue, disposit ac'hanon, Deoc'h e resinan va c'halon, Evit beza contant bepret A guement a reot em andret. | Evit en em resina da volontez Doue. |
| Oll sænt hac oll ælez eürus, Pedit evidon va Jesus, Ma rin bepret gant carantez Diouz ho exempl he volontez. | Evit en em recomandi d'ar sænt en peb izom. |

***Action a ofranç, a adoration, a feiz, a esperanç, a garantez hac a gontrition, comprenet oll en ur pos, hac a merit bras ho ober alies, ispicial pa vezer clan.***

Va Doue, denc'h en em ofran,
Gant ur feiz cre hoc'h adoran:
Me esper en hoc'h, me ho car,
D'am pec'hejou em eus glac'har.
Amen.

| | |
|---|---|
| Pa na oun quet, o va Salver! Petra am eus bremâ da ober? Var ar guella va inspirit, Ma rin ar pez a zesirit. Amen. | Pa vezer en douetanç hac en dificulte. |
| Dilivrit eus ar purcator An oll anaon, va Redemptor, Ma'z aïnt d'ho meuli en repos Ha d'ho quelet er barados. Am. | Orœson pa son cloc'h an anaon. |
| Ma divisquit, o va Autrou! Diouzan den coz hache œuvrou, Diouz an orgouil, an avariç, | Pa en em divisquer da vont da repos. |

Diouz al luxur ha peb maliç.
Ma guisquit a humilite,
A vodesti, a chastete,
A fermete, a drugarez,
A zouçder hac a garantez. Am.

Oræson pa zeer er guele.

Va c'horf a ielo da c'hourvez
Unan an deziou-man er bez;
Grit, va Doue, ma'z aï neuse
Da repos en hoc'h va ene.
Endra vezo va c'horf cousquet,
Ra veillo va c'halon bepret
Varzu ac en hoc'h, va Salver,
Dre garantez en ho quever. Am.

*Oræson abars cousquet.*

In manus tuas, Domine, commendo spiritum meum.

Etre ho taouarn, va Doue,
Me a recommand va ene,
Gueneoc'h oun prenet, va Jesus,
Dre'r pris ho coad precius.

Redemisti me, Domine, Deus veritatis.

Guerc'hes Vari, mam a druez,
Mam a c'hraç hac a drugarez,
Diouz an adversour hor mirit,
Hac er maro hon recevit.

Maria, mater gratiæ, mater misericordiæ, tu nos ab hoste protege, et horâ mortis suscipe.

Dec'hu, hon Autrou benniguet,
So gant ur Verc'hes bet ganet,
D'ho Tad ha d'ar Speret-Santel,
Ra vezo ur c'hloar eternel.
Evellen bezet grêt.

Gloria tibi, Domine, qui natus es de Virgine, cum Patre et Sancto Spiritu in sempiterna sæcula. Amen.

*Oræson pa sihuner en nôz.*

Roït ar reposvao eternel,
Va Doue, d'an anaon fidel,
Ha cacit-hi d'ar sclerijen
Evit ho quelet da viquen.

Requiem æternam dona eis, Domine; et lux perpetua luceat eis.

Requiescant in pace. Amen.

## CANTIC VAR REFLEXIONOU

***Pe aspirationou devot, evel a zesq dreomp sant Frances de Sales en he instruction, evit sevel hor c'halon etrese Doue, o consideri an traou en deveus crouet.***
Var an ear gallec, ***Quand le péril est agréable***, ou ***Bénissez le Seigneur suprême.***

| | |
|---|---|
| MEho cleo ha quell o cana, Petra canit-hu, laboucet? Gant Doue oc'h quer brao furmet, Me sonj her c'hanit bremâ. | O clevet al laboucet o cana. |
| C'houi en ho iez azeu d'he veuli En peb cartier hac en peb coat; Perac na zeu va mouez ingrat Da imita hoc'h hini? | Hac o veuli Doue en ho iez. |
| Couraij, couraij eta, laboucet; Livirit ato er c'hoajou Ha partout dre ho musicou: *Doue ra vezo meulet.* | Evit ho invita da veuli Doue ato. |
| Canit-en ive, rossignolet, Assembles p'autramant d'ho tro, Ma c'hallo ouzoc'h an eclo Respont: *Ra vezo meulet.* | D'ar rossignolet. |
| Turzunel chast, a glem hirvoudus Varlerc'h ho par, *Meulit Doue*: Mu guet hoc'h-hu e tleffen-me Glem etrese va Jesus. | D'an durzunelet. |
| En ûr beuri etresoc'h, dênved, Meulit Jesus ar pastor mad; C'houi a zo douç hac egarat, Me so rust ha debordet. | O velet an denvet peuri. |
| Peh tra oll a ra he dieguez, Pe a zoug ur frôesen bennac, Ha me so ur vezen ingrat Carguet a lesireguez. | O velet peb tra oc'h agissa pe o touguen froës. |

*O velet ar boquejou.*

Boquejou caër, c'houi en un devez
A veleur savet ha maro;
Souden ho coude me varvo,
Ha martese quent ivez.

*O velet an dour o redec er prajou, hac o vont varzu ho sourcen.*

Gouërennou hac'houi riviernu,
Meulit an Autrou souvereu;
Allas! peb tra oll a dremen
Eguis ho tour dre'r prajou.
An dour a ia varzu ar sourcen
Deus a hini e sortiet;
Ha me ive ne d'inn-me quet
Varzu va Doue biquen?

*O velet ur feûnteûn.*

Mar redar c'haro d'ar fûntûniou
Gant ar sec'het pa ve presset;
Davedoc'h, va Doue, me red,
Ma soulajit em poaniou.

*O santout an ezen douç en han.*

Ezennic leun a frescadurez,
Meulit an Autrou invisibl:
C'houi a so sioul ha pæsibl,
Ha me leun a follentez.

*O consideri an tempest er mor.*

Mor braz, c'houi pa vezit couroncet,
A zisquez deomp dre ho conagou
Etleomp caout aon rac an Autrou
Pa hor bez-en offancet.

*O consideri ar gurun hac al luc'het.*

C'houi a zisquez deomp c'hoas he c'hrander,
Curun horrubl, luc'het ha foultr,
Pa ell, mar car, lacat en poultr
Hac en ludu ar pec'her.

*Fiziout en Doue, couls hac he zouja.*

Fizianç am eus en hoc'h, va Doue,
Bezit favorabl em andret:
Mar em eus cals huc'h offancet,
C'houi eo va zad couscoude.

*O velet trist an amser.*

Trist amser so gant glao hac avel,
Goloet a goabr an evou,
Tristoc'h e cals an eneou

| | |
|---|---|
| Goloet a bec'het marvel. | |
| Eguis ma vir ar c'hoabr ive<br>Ne bar an heol en peb cartier,<br>E vir ar pec'her, va Salver,<br>Na bar ho craç enn ene. | O veletur c'hoabr. |
| Pa bar en heol, e ro d'hor c'horfou<br>Sclerijen hac ouspen tomder;<br>An heol a justiç, hor Salver,<br>A ro mui d'hon eneou. | O velet an heol o para. |
| Al loar en nôz a ra deomp guelet,<br>O chasseal an devalijen;<br>Ar Verc'hes gant he sclerijen<br>A chasse nôz ar pec'het. | O velet al loar en nôz. |
| Me a vel ar stereden joaus<br>A lui diouz vintin ha diouz nôz:<br>P'eur ez inn-me d'ho parados<br>D'ho quelet-hu, va Jesus? | O velet ar verelaouen. |
| Ra zeuio assambles an oll astrou,<br>Hac eus an oabl an oll steret,<br>Ha quement tra so dre ar bet<br>D'ho meuli, o va Autrou! | O consideri ar steret. |
| Me am be eur joa vras o velet<br>Var guement tra so er bet-mâ<br>Scrifet patant er c'homsou-mâ:<br>*Doue ra vezo meulet.* | O consideri peb tra oll. |
| Ia, va Doue, da virviquen<br>Ra viot meulet, enoret,<br>Glorifiet hac adoret<br>Gant an oll grouadurlen. | Desirout e ve Doue glorifiet gant an oll. |
| Grit deomp, va Doue, ni ho supli,<br>Ho caret epad hor buez,<br>Ma'z aïmp goude'r maro ivez<br>D'ar barados d'ho meuli. Amen. | Goulen he garet er bed-man, evit mont d'he veuli er bedhont. |

## CANTIC VAR AN ACTOU

*Eus ar vertuziou christen ar re principala, pere a ve ur merit bras o c'hana pe o recita bemdez gant devotion var al labour; evit en em antreteni gant Doue : beza ec'h allet ivez ho lavaret en ilis o c'hortos an Oferen da gommanç, var ear gallec :* Renonçant à mes sens, suprême vérité.

*Act a Fez.*

O Renonç d'am squiant, guirionez souveren,
Me soumet va ræson d'hoc'h autorite epquen,
Hac a gred fermamant, hep jamæs dont da zoueti,
Quement mad a propos hoc'h Ilis d'in da gridi.

*Act a Esperanç.*

O caout ur guir fizianç var ur feiz gre fontet,
M'esper oll digueneoc'h evit an eûrusdet;
Pa'z oc'h oll-galloudec hac hon tad trugarezus,
Ec'h esperan en hoc'h, va Doue, dre ho Map Jesus.

*Act a Garantez.*

Va Doue, dreist an oll dîn da veza caret,
A so quer liberal ha quer mad em andret,
M'ho car hac a zesir gallout ho caret quement
Evel m'ho car ivez an Ælez hac an oll sænt.

*Act a Adoration.*

Prosternet, va Doue, dirazoc'h a speret,
O touja ho crandeur, m'hoc'h ador gaot respet:
Deoc'h en em soumetan gant guir humilite,
O c'hout ne d'oun netra en presanç ho majeste.

*Action a c'hraç.*

Ur sourci bras hoc'h eus, va Doue, ac'hanon:
Me ho trugareca eus a greis va c'halon:
Ra vezo da jamæs gant ar sænt hac an Ælez
Meuleudi deoc'h rentet evit oc'h oll madelez.

*Act a Gontrition.*

Un horror bras am eus ous va oll bec'hejou,
Dre ma tisplijout deoc'h, va Doue, va Autrou;
Hac am eus em ene queuz d'ho peza offancet;

Rac ma'z oc'h mad ha dîn da veza ar muia caret.

*Act a ofranç hac a bropos ferm.*

Treindet sacr en un Doue, Tad, Map, Speret Santel,
M'en em ofr a galon da veza deoc'h fidel :
Ur propos ferm a ran gant ho sicour da dec'het
Diouz quement tra so d'in da goueza er pec'het.

*Act a resination.*

Deoc'h en em resinan, va Doue, a galon ;
Hervez ho volontez disposit ac'hanon :
Bepret ec'h adorin en andret ho providanç :
C'houi am c'har, aoualc'h eo evit rei d'in assuranç.

*Act a renonçamant.*

Evit ma talc'hin mad d'ho servij, va Autrou,
Me renonç da Satan, d'he hompou, d'he œuvrou,
Ha d'ar c'hic revoltet, d'ar hed fall ha treitour ;
Rac ma'z eo ar re-ma d'am ene tri adversour.

*Act a c'houlen.*

Hep ho craç, va Doue, n'em eus gallout ebet,
Dre Jesus-Christ ho Map, roït-hi d'in, me ho ped,
Evit m'en em virin diouz peb goall plijadurez,
Ha ma chomin em sa en creis va sempladurez.

*Act a invocation.*

Jesus, Guerc'hes Vari, Joseph, Joakim, Anna,
Sant Mikel, va Æl-mad, sant Ian, santes Barba,
Sant Paoul, sant Caourintin, ha c'houi, va faëron santel,
*Ar merc'het a lavaro :* ha va maërones santel,
Hac oll sænt all, grit d'in caout ar vuez eternel.
Amen.

*Er c'houpl dioeza-mâ eleac'h*, sant Paoul, sant Caourintin, *nep a chom en Treguer a ell lavaret :* sant Paoul ha sant Tudual, *ha nep a chom en Dol a ell lavaret :* sant Paoul ha sant Samson, *ha nep a chom en Guenet ell lavaret :* sant Paoul ha sant Padern, *ha nep a chom en sant Briec :* sant Paoul ha sant Briec.

## CANTIC EVIT EN EM GONFORMI

*En pep tra da volontez Doue, propr da gana pa erru un affliction pe un adversite bennac gueneomp.* Var an ear Gallec: *Je veux ce que Dieu veut.*

EN peb tra, va Doue,
Bezet grêt ho volontez,
Non pas va hini-me:
Bezet grêt ho volontez,
Daoust petra erruo
A rust hac a c'huero,
Mar fell d'ec'h, va Doue,
Me a fell d'in ive.

Rac ne fell d'ec'h netra
Nemet evit hor profit,
Hac evit ar guella
Eus an oll e tisposit:
Mar bezomp afflijet,
Tentet pe zisprijet,
Choui bermet quement-se
Evit mad hon ene.

*Doue a fell dezan:*
Chetu ur guer admirabl!
Rac peb tra so dreizan
Rentet douç hac agreabl;
Chenj a ra hor poaniou
En plijadureziou,
Hac hon tristidiguez
En laouenidiguez.

*Volontez va Doue*
A chasse hon nec'hamant;
*Volontez va Doue*
A ro d'omp confortamant;
Nep en em gontanto
Eus he urzou ato,
Ne vezo chagrinet
Gant nep sort poan speret.

Hor c'houraji a ra
Pa vezomp persecutet,
N'hor bez aon rac netra,
Quer ferm e vezomp rentet;
Hi en en peb combat,
Hi eo en peb seurt stad
Hon nerz hac hor souten,
Hac hor mad souveren.

E so eûrus an den
A ell gant guir lavaret:
Va Doue, c'houi epquen
Eo a fell d'in da garet;
Nemed hoc'h nec'hoantan,
Nemed hoc'h ne glascan,
Bezet grêt em andret
Ho volontez bepret.

Laca'ta, va c'halon,
En Doue da esperanç,
Anez en enep fæçon
Ne vezes en assuranç;
Evit fiziout en dud,
Nemet inquietud,
Nemet aon hac anquen
N'ouffes da gaout biquen.

Ia, va oll fizianç
A so en hoc'h, va Doue;
Na n'em eus quen doujanç
Nemet rac ho majeste;
Mar deut-hu d'am sicour,
Ne deus nep adversour
A guement am zec'he

Nac am digouraje.
En em abandoni
A ran oll d'ho providanç,
Hep dont da ræsoni
Var netra gant imprudanç;
Jamæs ne vurmurin,
Joaus ec'h andurin
Peb seurt affliction
Gant resination.
En em lacat a ran
Dindan ho protection,
Ho craç a zesiran
En oll resolution;
N'allan netra hep-si;
Rac-se me ho supli,
Va Doue, d'am c'hreat,
Hep jamæs va c'huitat.
*Volontez va Doue*,
C'houi disposit ac'hanon,
*Volontez va Doue*,
C'houi eo a fell d'am c'halon;
C'houi am rento contant
En peb evenamant,
Hac er brosperite,
Hac en adversite. Amen.

---

## CANTIC VAR UN ORÆSON

*D'ar pemp Gouli ha d'ar seiz Cleze.*

HAc a ve mad da lavaret bemdez diouz ar mintin, varlerc'h ar seiz *Pater* hac *Ave*, en enor d'ar pemp gouli eus hor Salver, ha d'ar seiz cleze a gueuz eus he Vam ar Verc'hes, evit en em recommandi dezi ha d'he Map quer var ben heur eus hor maro.

Chetu amâ ar seiz cleze a gueuz-se pere ho deveus bet treuzet calon ar Verc'hes, o consideri ar bersecutionnn en deveus bet souffret he Map Jesus. Da guenta, pa glevas ar Verc'hes gant an den santel Simeon o presanti he Map en templ, penaus e vise treuset he eno gant calsa nec'hamant var he sujet, abalamour d'ar bersecutionou a zliet da ober dezan. D'an eil, pa rencas tec'het gantâ en Egypt a hed nôz araoc ar roue Herodes pehini er c'hlasquas da lasa. D'an drede, pa ziancas he Map diganti en templ en spaç a zri dez ma oue oc'h he glasq. D'ar pevare, pa rençontras he Map o touguen he groas da venez Calvar. D'ar pempet, pa er guelas crucifiet hac o vervel er groas en creis etre daou laër. D'ar c'huec'hvet, pa oue disquennet eus ar groas dezi var he barlen he gorf sacr en ur stad quer pitoyabl Dar seizvet, pa oue sebeliet ha lequeet er bez.

*Var ton*, Vexilla Regis, *ec'h aller cana an oræson-mâ.*

ME ho salud, o pemp gouli!
Gant ur c'hoant bras d'hoc'h enori:
Ra vezo scrifet em c'halon
Jesus hac he oll bassion.
O va Salver, me ho supli,
Dre veritou ho pemp gouli,
Ho pêt truez ouz va ene
Pa'z aï dirac ho majeste.
Abarz mervel, o va Jesus!
Gant ar goat sacr ha precius
Hoc'h eus bet aneao scuillet,
Ma goalc'hit neas diouz peb pec'het.
Grit d'in ar c'braç hivisiquen
Da ober ur guir binijen,
Ha roït d'in var ar fassion
Ur guir gueuz ha contrition.
Ha c'houi, Guerc'hes, me ho supli,
Dre ho clac'har o contempli
Ar gouliou eus ho Map quer,
Besit favorabl en c'henver.
Dre veritou ar seiz cleze,
Pere a dreuzas hoc'h ene,
O velet dezan cals a hoan,
Asistit var va gremenvan.
Hac evel m'hoc'h eus recevet,
He gorf eus ar groas disqueunet,
Recevit neuse va ene
Ha presantit-hi da Zoue.

---

AR VENEDICTION ABARZ AR REPAS, *hac ar graçou he c'houde, quen en latin, quen en iez bresonee. Var an ton :* Prest eo va ena disoucha ha da Zoua en em renta.

*Mar ho lavarer assambles, ec'h allo unan eus ar gompaignunez lavaret peb coupl hed-a-hed, hac ar re-all a allo respont varlerc'h peb coupl ive :* Evelse bezet grêt, *pe autramant*, Amen.

JAmæs ne dleit mancout abarz ho repas da bidi Doue da rei he venediction dezâ, o lavaret ar *Benedicite*, ha da drugarecât he vadelez divin he c'houde, ha

lavaret an *Agimus*. Ar beden a so admirabl avit chesoni ar bouet, pehini a zeu alies hep-zi da veza noasus ha d'ar c'horf ha d'an ene. Mar manquit d'an dever just-mâ, e tisqnesit aoualc'h a-hent-se n'hoc'h eus na carantez na anaoudeguez en andret Doue evit he vadoberou, hac e veritit erfat dre an ingrateri-se n'ho pe eur vad ebed, ha na fournisse quet deoc'h he brovidanç divin peadra d'en em sustanti ha d'en em antreteni, en punition eus ho tisanoudeguez bac eus ho neglijanç d'he drugarecât. Livirit eta bepret ar graçou pere so amâ; ha ma n'ho pe quet ar spaç d'ho lavaret her-a-hed, livirit da viana ar c'houpl quenta anezo, pa n'ho pe debret nemet un tam bara.

## *Ar* Benedicite *abarz ar repas.*

O Va Jesus, hon mestr guirion! Roït deomp ho penediction (*bis*).
Ha d'ar repas a guemerimp, Evit bepret m'ho servijimp (*bis*).
† En hano an Tad, hac ar Map, Hac ar Speret-Santel.
Amen.

℣. Benedicite.
℟. Dominus. Nos et ea quæ sumus sumpturi benedicat dextera Christi. † In nomine Patris, et Filii, et Spiritûs-Sancti.
Amen.

## *Graçou goude ar repas.*

℣. RA vezo meulet an Autrou, Eus he vôet hac he oll vadou ; *bis.*
Peoc'h ha graç Doue d'ar re veo, Ha repos mad d'ar re varo. *bis.*
℟. Evelse bezet grêt.
℣. O va Doue oll-galloudus, Eternel ha trugarezus, *bis.*
Ni a rent deoc'h eta graçou Evit hoc'h oll mad oberou. *bis.*
℟. Evelse bezet grêt.
℣. Ra viot gueneomp oll meulet, Trugarecat ha benniguet. *bis.*

℣. Laus Deo, pax vivis, et requies æterna defunctis.

℟. Amen.
℣. Agimus tibi gratias, omnipotens Deus, pro universis beneficiis tuis, qui vivis et regnas in sæcula sæculorum.

| | |
|---|---|
| ℟. Amen. | Eus a guement graç ha faver |
| ℣. Benedicamus Domino. | A rit bepret en hor c'henver. ***bis.*** |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Evelse bezet grêt. |
| ℣. Animæ omnium fidelium defunctorum per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Ni ho ped dre ho trugarez, Da sellet ivez a druez ***bis.*** Ouz an oll anaon fidel, Ma'z aïnt d'ar repos eternel. ***bis.*** |
| ℟. Amen. | ℟. Evelse bezet grêt. |
| ℣. Et nos vivamus et requiescamus semper in pace. | ℣. Ha grit ma vevimp en peoc'h, Gant hon nessa couls ha gueneoc'h, ***bis.*** Evit ma'z aïmp d'ho parados Er peoc'h eternel d'a repos. ***bis.*** |
| ℟. Amen. | ℟. Evelse bezet grêt. |
| ℣. Beata viscera Mariæ Virginis quæ portaverunt æterni Patris Filium. | ℣. Eûrus eo an antraillou dîn Eus ar Verc'hes ar vam divin. ***bis.*** Ho deus douguet ar Map santel A Zoue an tad eternel. ***bis.*** |
| ℟. Et beata ubera quæ lactaverunt Christum Dominum. | ℟. Eûrus e c'hoas ar poul calon Ha mil gueich eûrus an zivron ***bis*** Ha deus roet ul lez an dîna D'bon Autrou Jesus da zena. ***bis.*** |

---

INSTRUCTION EVIT AN ANGELUS DOMINI.

AN *Angelus* a eller da lavaret en fin graçou goude coan, en fin ar pedennou diouz ar mintin, hac en fin a repas greisdez. Custum oar d'he lavaret teir gueich en deiz en enor d'an tri myster principal eus hon redemption, pere eo ar c'hlnivelez, ar maro hac ar resurrection eus hor Salver, hac a so comprenet ho zri er myster bras eus an incarnation Un usaij devot eo'ta instituet gant an Ilis, pehini a laca seni he c'hleier d'an *Angelus* diouz ar mintin, da greisdeis ha dious an nôz, evit avertissa he bugale ar gristenien fidel da guenta, da gonsacri d'ar beden ar gommançamant, ar c'hreis hac an echuamant eus ho devez;

d'an eil, da drugarecât Doue teir gueich en deiz eus ar mad infinit en deus gret deomp o tigaç he Vap unic er beb-mâ, d'en em incarni evit hor prena; d'an drede, da bidi Doue d'ar poenchou-se ma plijo ganiâ operi enomp an elfet eus ar myster-mâ oc'h ober deomp erruout er c'hloar eus ar vuez eternel, dre ar meritou eus a bassion hac a varo he Vap en em grêt den evidomp; d'ar pevare, da gaout memor eus ar pez e deveus grêt ar Verc'hes Vari er myster bras-mâ; d'ar pempet, da invoqui ar Verc'hes sacr-se, ma obteno deomp digant he map Jesus-Christ, ar graçou pere eo ar frôez eus he incarnation, hac e fell d'an Ilis en em adressemp dezi evellen da beb poent lies a zanjer, ma emaomp eus hor silvidiguez da bep mare. Rac-se ne dleomp quet mancout da lavaret an *Angelus* en intantion ma e bet instituet, evel hon eus expliquet bremâ, non pas dre accustumanç heb devotion ebet, evel a ra an darn vuia, mæs gant attantion ha gant respet, o sonjal petra reomp, hac oc'h en em lacat d'an daoulin d'he lavaret, nemet da sul, hac adalec Pasq bete dissul an Dreindet, ma tleer he lavaret a sao, o veza destinet an amser-se da enori ar resurrection eus hor Salver pehini a savas eus ar bez d'ar poent-se, pe da hini a custum an Ilis evit ar memes ræson pidi Doue a-sâ. Induljançou bras a so evit lavaret an *Angelus*, evel m'ho hon eus expliquet en lêvr ar rosera.

---

## CANTIC VAR AN *ANGELUS DOMINI*, etc.

***En ur fæçon all.*** **Var ton, *ar Verc'hes sacr, mam da Zoue.***

UN Arc'hel a bers an Autrou
A zisquennas eus an êvou,
D'annonç da Vari oa choaset
Evit mam da Salver ar bed.
Me ho salud, Mari, etc.
Hac e respontas ar Verc'hes,

℣. Angelus Domini nuntiavit Mariæ.
℟. Et concepit de Spiritu Sancto.
Ave, Maria, etc.

| | |
|---|---|
| ℣. Eccè ancilla Domini. | Da Zoue oun servijeres,<br>Bezet grêt eta em andret |
| ℟. Fiat mihi secundùm verbum tuum. | Hervez m'hoc'h eus d'in annoncet. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| ℣. Et Verbum caro factum est. | Neuse e concevas ur buguel<br>Dre vertuz ar Speret Santel: |
| ℟. Et habitavit in nobis. | Hac ar Verb en em iocarnet<br>Etouez en dud en deus bevet. |
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| ℣. Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix. | Pedit, Mam santel da Zoue,<br>Evidomp oll he vajeste, |
| ℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi. | Ma vezimp dîn eus ar graçou<br>A bromet Jesus hon Autrou. |
| *Oremus.* | *Peden da Zoue.* |
| Gratiam tuam, quæsumus, Domine, mentibus nostris infunde, ut qui, Angelo nuntiante, Christi Filii tui incarnationem cognovimus per passionem ejus et crucem ad resurrectionis gloriam perdueamur. Per eumdem Christum Dominum nostrum. Amen. | Va Doue, pa hon eus desquet<br>Gant an Æl en deus annoncet<br>An incarnation eûrus<br>Eus hon Autrou ho map Jesus;<br>Drezi plijet gueneoc'h ive<br>Squilla ho eraç en hon ene,<br>M'hor c'hunduo he bassion<br>Da c'hloar ar resurrection.<br>Ni her goulen, Tad eternel,<br>Dre Jesus-Christ ho Map santel;<br>Ha ma chomo guenemp bepret<br>Hoc'h assistanç en peb andret.<br>Evelse bezet grêt. |

℣. Divinum auxilium maneat semper nobiscum.
℟. Amen.

## AR PEDENNOU DIOUZ AN NOZ.

NE dleomp jamæs, eme sant Frances da Sales, lesel an exerciç-mâ diouz an nôz heb he ober, quen nebeut hac an hini diouz ar mintin; hac e rencnmp, ema ar sant-mâ, sonjal penaus, evel ma teuomp dre ar beden diouz ar mintin da zigueri hon daoulagat d'ar sclerijen eus an eê, e teuomp ive dre ar beden diouz an nôz da serra hon daoulagat ouz an devalijen eus an ifern. Ar beden-mâ a zle beza great en commun, mar d'ê possubl, assambles gant oll dud an ti, abars en em separi da vont da gousquet, evit tenna mui a se benediction Doue var an oll famil ha var an tieguez. Nep a rai an actou eus ar beden a dle ho fronong gant ur vouez sclear, devot ha poset, evit ma c'hallo an asistantet ho lavaret ivez assambles, da viana en ho c'halon; rac a galon principalamant en e reoquer pidi Doue, ha non pas hepquen a c'henou; ar pedennou a c'henou na servijont da netra nemet en quement ha ma hou eus intantion d'ho ober ivez a galon; ar pen eta eus an ti, pe un all bennac eus ar compaignunea, a gommanço evellen ar pedennou diouz an nôz.

† En hann an Tad, hac ar Map, hac ar Speret Santel. *Pe autramant* :

† In nomine Patris, et Filii, et Spiritûs Sancti. Amen.

*Goulennomp assistanç ar Speret Santel.* Var an ear gallec : *Si vous êtes prudent.*

NI ho aupli, Speret Santel,
Entrezomp chriatenien fidal,
Da zont gant ho tonæsonou
Da ramplissa hor c'halonou.
Elumit en hor volontez.

VEni, Sancte Spiritus, reple tuorum corda fidelium, et tui amoris in eis ignem accende.

℣. Emitte Spiritum tuum et creabuntur; ℟. Et renovabis faciem terræ.

*Oremus.*

DEus, qui corda fidelium Sancti Spiritûs illustratione docuisti, da nobis in eodem Spiritu recta sapere, et de ejus semper consolatione gaudere. Per Christum Dominum nostrum.

Amen.

An tân deveus ho carantez,
Evit ho caret da viquen,
O senti ouzoc'h epmuiquen.
Va Doue, roït deomp ho Speret,
Da sclerrat hon eneou bepret,
Evit m'hor c'hrouot a nevez,
Oc'h ober deomp cheinj a vuez.
Va Doue, c'houi hoc'h eus desquet
Hoc'h oll guirionezou secret
Da galonou ar re fidel
Dre voyen ho Speret Santel.
Grit d'omp drear memes Speret
Desqui ar mad, hac he garet,
Ha gant he gonsolation
Caout joa bepret en hor c'halon.
Quement-mâ drear meritou
Eus ho map Jesus hon Autrou,
A c'houlennomp, o va Doue!
Bezet grêt eta evelse.

---

## CANTIC VAR AR PEMP POENT

*Eus an examen a gonsianç diouz an nos.* Var an ear gallec : *Prosterné d'esprit et de cœur.*

An actou-mâ eus ar beden diouz an nôz a ell servi jout ivez evit ar beden diouz ar mintin, ô lesel emeas an drede poent eus an examen.

### D'AR C'HENTA POENT.

En em lequeomp en presanç Doue, adoromp-hen gant feiz, esperanç ha carantez en he andret, ha trugarecaomp-en eus a guement mad bon eos recevet digan-

VA Doue, me gred fermamant
Penaus emoc'h amâ presant,
E sellit ouzin, em c'hlevit,
Hac em c'halon piz e lennit.
M'hoc'h ador, c'houi Tad eternel,
C'houi Map, ha c'houi Speret Santel,
Tri ferson en un Doue epquen,
Gloer

Gloar deoc'h a vrema da viquen
M'hoc'h ador ive, va Salver,
Er sacramant eus an Auter;
Me gred hac a esper enoc'h.
M'ho car hac ho caro pelloc'h.
M'ho trugareca, va Doue,
Hac ho meul a greis va ene,
D'am beza crouet, conservet,
Prenet, en Ilis recevet.
Da veza er sacramanchou
Roet ramed ouz va fec'hejou,
Hac a guement graç ha faver,
Hoc'heusbiscoasgrêt em c'hever.

D'AN EIL POENT.

Roït d'in, va Doue, aclerijen
Hac ar speret a binijen,
Evit anaout gant guir regret
Penaus am eus hoc'h offancet.

D'AN DREDE POENT.

Guelomp penaus, o va ene,
Hon eus hirio offancet Doue,
Dre sonj, dre goms, dre action,
P'autramant dre omission.
Ha ni hon eus expres guelet,
Clevet na souffret drouc ebet
Control da Zoue da guenta,
Deomp hon-unan had'hon nessa?
Evit anaout gueil hor pec'het,
Consideromp peleac'h omp bet,
Gant piou, p'en occasion,
P'eur ha p'en occupation.

D'AR PEVARE POENT.

Me am eus regret em ene
D'ho peza offancet, va Doue,
Rac ma'z oc'h mad ha dîn meur bet
Da veza dreist peb tra caret.
Gant ho craç m'en em diouallo

tan, particulieramant en deiz hirio.

Goulennomp ar c'hraç da anaout ha da regreti hor pec'hejou.

Examinomp amâ hor c'honsianç evit clasq ar pec'hejou pere hon eus grêt epad an deiz, oc'h en em arreti particulieramant var ar re ma'z omp muia sujet dezo, ha var ar mancamanchou d'en em acquita eus hon dever.

Greomp hor pos subl da gaout ur guir regret da veza offancet Doue, ha goulennomp pardon outan oc'h ober ur

propos ferm d'eu emamanti moyenant he c'hraç, hac o nevezi ar bromessaou eus hor badiziant.

Act a ofranç eus an devez da Zoue, miar grêt ar bedennâ diouz ar mintin.

Pedomp Doue d'hon asista gant he c'hraç, ha d'hon laquat dindan he brotection epad an nôz, oc'h hon diouall diouz peb seurt droug; ha greomp un act a resination da volontez Doue.

En peb leac'h diouz pec'het atô,
Ha diouz peb goall occasion
Da goueza en dentation.

Renonça rau d'ar c'hic, d'ar bed
Ha d'an drouc speret milliguet,
D'hebompou had'he oll œuvrou,
Evit ho servij, va Aotrou.

Me ofr d'ho cloar birio ive,
Dre zorn ho Mam, o va Doue,
Va sonjesonou, va c'homsou,
Va œuvrou ha va souffrançou.

D'AR PEMPET POENT.

Va Doue, c'houi eo va souten,
Heb-z hoc'h nep mad n'allan biquen,
Me ho supli d'am asista,
Ma talc'hin mad d'am promessa.

Va Doue, bemnoz ha bemdez
Ma mirit en ho carantez,
Diouz pec'het, diouz an erouant
Ha diouz peb seurt goall accidant.

Soumeti a ran va c'halon
D'ho volontez en peb fæçon,
Evit beza contant bepret
A guement a roet em andret.
Evelse bezet grêt.

Greomp breman ur gonfession spirituel ouz Doue, ouz ar Verc'hes hac ouz ar sænt: ha pedomp-hi da intercedi evidomp, o lavaret ar *Gonfiteor* gant ar pedennou all eus an Ilis erfin.

---

## CANTIC VAR AR *GONFITEOR*,

***Misereatur*, *Indulgentiam*, *etc.*** Var ton guers sant Caourintin, *pe* an Itron Varia a druez.

OUz Doue hac ouz Mari a su guerc'hes bepret,
Ouz sant Mikel an arc'hel, ouz sant Jan benniguet,

Ouz Per ha Paul ebestel, ouz an oll sæent eûrus,
Hag ouzoc'h, va Æl-santel (*er gonfession e leverrot*),
Hac ouzoc'h, va zad santel, e teuan d'en em accus.
Me a ansao em eus pec'het cals enep va Autrou
Dre va goall sonjesonou, goall gomson, goall œuvrou,
Hac eo em faut va-hunan em eus an offancet;
Em faut hac em faut brassa, siouaz! em eus pec'het.
Rac-se me bed ar Verc'hes, sant Mikel an arc'hæl,
Sant Ian-Vadezour, sant Per ha sant Paul, ebestel,
An oll sæent ha va Æl-mad (*er gonfession livirit*)
An oll sæent, ha c'houi, va zad, da bidi evidon,
Ma ellin digant Doue obteoi guir pardon. Amen.

*Var ar memes ton.*

VA Doue oll-galloudec,
Ho pêt ouzomp truez,
Hon dilivrit a bec'het
Hac a bep droug ivez;
Roït deomp dre ho trugarez
Induljanç, absolven,
Hac hor c'hunduit d'ar vuez
A bado da viquen.
Plijet gueneoc'h en nôz-man,
Autrou, hor preservi
Diouz peb pec'het ha diouz Satan,
Ha diouz peb seurt anvi;
Va Doue, ho pêt truez,
Ho pêt truez ouzomp;
Grit d'hon eneoù trugarez,
Enoc'h pa esperomp.
Va Doue, plijet gueneoc'h
Receo va oræson,
Grit ma'z aï betec enoc'h
Ar c'hri eus va c'halon:
Ni ho pet, biaitaït
Hon demeuranç bepret,
Hac anezi pellaït
Laçou an drouc-speret.

MIsereatur nostrî, omnipotens Deus, et dimissis peccatis nostris, perducat nos ad vitam æternam.
Amen.
Indulgentiam, absolutionem et remissionem peccatorum nostrorum, tribuat nobis omnipotens et misericors Dominus.
Amen.
Dignare, Domine, nocte istâ, sine peccato nos custodire.
Miserere nostrî, Domine, miserere nostrî.
Fiat misericordia tua, Domine, super nos.

Quemadmodùm speravimus in te.

Domine, exaudi orationem meam.

Et clamor meus ad te veniat.

*Oremus.*

VIsita, quæsumus, Domine, habitationem istam, et omnes insidias inimici ab eâ longè repelle, Angeli tui sancti habitent in eâ, qui nos in pace custodiant, et benedictio tua sit super nos semper.

Dalc'hit hoc'h Ælez santel
Gueneomp epad an nôz
D'hon diouall, Tad eternel,
En peoc'h hac en repos;
Hac ho penediction
Bezet gueneomp bepret,
Dre Jesus ho map guirion,
Hon Autrou benniguet,
Sellit a druez ouzomp,
Va Doue, ni ho ped,
Pa en deveus evidomp
Ho Map, Salver ar bed,
Etre daouarn tud cruel
En em roet libramant,
Da c'housanvi bete mervel
Eus ar groas an tourmant.
Evelen bezet grêt.

REspice, quæsumus, Domine, super hanc familiam tuam pro quâ Dominus noster Jesus-Christus non dubitavit manibus tradi nocentium et crucis subire tormentum. Qui tecum vivit et regnat in sæcula sæculorum. Amen.

---

## Cantic var Litaniou ar Verc'hes,

*Pere a ve mad da lavaret diouz an nôz hac en fin he Gousperou*, var ar memes ton *gant Litaniou Jesus, pere so tu-mâ diarauc.*

KYrie, eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.
Christe, audi nos.
Christe, exaudi nos.

AUtrou Doue, oll-galloudus,
Hac hep mesur trugarezus,
C'houi a vel peguen infirm omp,
Ho pêt compassion ouzomp:
Jesus-Christ, Redemptor ar bed,
Distroit ouzomp, ni ho ped,
Selaouit ouz hor pedennou,

Hac exaucit hor goulennou
Ni hoped, c'houi Tad eternel,
C'houi Map, ha c'houi, Speret
Santel,
Tri ferson en un Doue epquen,
Galvet an Dreindet souveren,
Da sellet ouzomp a druez,
Pa regretomp hur goall vuez,
Enoc'h epquen ec'h esperomp,
Rac-se ho pet truez ouzomp.
Santes Mari, mam da Zoue,
C'houi eo a bedomp-ni goude,
Guerc'hes santel ar guerc'heset,
Pa'zomp deoc'h en em adresset,
Pa'z oc'h da Jesus ar vam dîn,
Hac ar vam eus ar c'hraç divin,
Pedit evidomp deiz ha nôz,
Evit ma'z aïmp d'ar barados.
Mam hur ha neat bep pec'het,
Mam chast ha mam divlam chomet,
Ur vam dîn da veza caret
Ha da veza cals admiret,
C'houi a so guir vam d'hor
C'hrouer,
C'houi a so guir vam d'hor Salver,
Pedit, etc.
Guerc'hes prudant ha venerabl,
Guerc'hes a so meurbet meulabl,
Guerc'hes a so quer galloudus,
Quen douç ha quen trugarezus,
Guerc'hes a so fidel bepret,
Mellezour a justiç parfet,
Pedit, etc.
C'houi eo demeurançar furnez,
C'houi so quiriec d'hon levenez,
Hac ur veesel spirituel,
Dîn da ven enor eternel,

Pater de cœlis,
Deus, miserere nobis.
Fili, Redemptor mundi, Deus, mis.
Spiritus Sancte, Deus, miserere nob.
Sancta Trinitas, unus Deus, miser.
Sancta Maria, ora pro nobis.
Sancta Dei Genitrix, ora pro nobis.
Sancta Virgo Virginum, ora pro n.
Mater Christi, ora.
Mater divinæ gratiæ, ora pro nob.
Mater purissima,
Mater castissima,
Mater inviolata,
Mater intemerata, ora pro nobis.
Mater amabilis, ora.
Mater admirabilis,
Mater Creatoris,
Mater Salvatoris,
Virgo prudentissima, ora pro nob.
Virgo veneranda,
Virgo prædicanda, ora pro nobis.
Virgo potens, ora.
Virgo clemens, ora.
Virgo fidelis, ora.
Speculum justitiæ,
Sedes sapientiæ, ora pro nobis.

Causa nostræ lætitiæ, ora pro nobis.
Vas spirituale, ora.
Vas honorabile, or.
Vas insigne devotionis, ora pro n.
Rosa mystica, ora.
Turris Davidica, or.
Turris eburnea, or.
Domus aurea, ora.
Fœderis arca, ora.
Janua cœli, ora.
Stella matutina, or.
Salus infirmorum,
Refugium peccatorum, ora pro n.
Consolatrix afflictorum, ora.
Auxilium Christianorum, ora.
Regina angelorum, ora pro nobis.
Regina patriarcharum, ora.
Regina prophetarum, ora.
Regina apostolorum, ora.
Regina martyrum, ora pro nobis.
Regina confessorum, ora.
Regina virginum,
Regina sanctorum omnium, ora.
Agnus Dei, qui tollis peccata

Ur vessel a zevotion,
Dîn da consideration. Pedit, etc.
C'houi a so un tensor precius,
Hac ur rosen mysterius,
Tour David, tour a olifan,
Palæs aour-fin hac excellant,
Arc'h a alianç benniguet,
Dor an ee so digor bepret. Pedit.
Gouerelaouen so scler meurbet,
D'ar re infirm guir remed,
C'houi eo ar gonsolation
D'ar re so en affliction;
C'houi eo refuj ar bec'herien,
C'houi ê sicour ar gristenien. Ped.
Rouanez oc'h d'an oll ælez,
Ha d'ar batriarchet ivez,
D'ar brophetet, an ebestel,
Ha d'an oll verzerien santel,
D'ar gonfessoret, guerc'heset,
Ha d'an oll sænt ha sænteset,
Pedit evidomp deiz ha nôz,
Evid ma'z aïmp d'ar barados.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Dre ho madelez infinit,
Autrou Jesus, hor pardonit.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Dre ho madelez infinit,
Autrou Jesus, hon exaucit.
Oan Doue crucifiet,
A effaç pec'hejou ar bed,
Enoc'h, Autrou, ec'h esperomp,
Rac-se hn pê truez ouzomp,
Grit ma'z aïmp gueneoc'h da repos
Er c'hloar eveus ho parados.
O va Jesus-Christ, hor selaouit!

O Jesus-Christ, hon exaucit. Am.

RECOMMANDATION D'AR VERC'HES.

D'Ec'h-hu, Mam santel da Zoue, hon eus recours, hac en em lequeomp dindan ho protection : na zisprijit quet hor pedennou en hon necessite hac en hon izom : quent-se, Guerc'hes glorius ha benniguet, hon dilivrit ato diouz peb seurt danjerou.

℣. Pedit evidomp, Mam santel da Zoue, ℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou J.-C.

*Pedemp Doue.*

VA Doue, hon Autrou, ni ho supli, accordit deomp etrezomp ho servijerien ar c'hraç hac ar joa da veza hepret iac'h a gorf hac a ene, ha da veza, dre intercession ar Verc'hes glorius Vari, dilivret diouz an dristidiguez presant ha pourveat eus ar joausdet eternel. Ar pez a c'houlennomp dre verit ho Map J.-C. hon Autrou. Evelse beset grêt.

mundi, parce nobis, Domine.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, exaudi nos, Domine.

Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, miserere nobis.

Christe, audi nos.

Christe, exaudi nos.

Sub tuum præsidium confugimus, sancta Dei Genitrix; nostras deprecationes ne despicias in necessitatibus nostris; sed à periculis cunctis libera nos semper, Virgo gloriosa et benedicta.

℣. Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

COncede nos famulos tuos, quæsumus, Domine Deus, perpetuâ mentis et corporis sanitate gaudere, et gloriosâ beatæ Mariæ semper Virginis intercessione à præsenti liberari tristitiâ et æternâ perfrui lætitiâ. Per Christum, etc.

*Hervez ar c'hustum meulabl a so en cals a diez honest eleac'h ma zeus un zevotion particulier d'ar Verc'hes, e ve mad goude he Litaniou, lavaret ur cha-*

*pelet eus he rosera, mar be amser, ha goude ar chapelet-se, lavaret evit an Anaon eus ar purcator un* De profundis, *pehini a gafer er seiz-salm e fin an heuriou-mâ; hoguen eleac'h ar* Gloria Patri, etc., *pe gant hini e finisset eno an* De profundis, *e vezo lavaret amd* Requiem æternam, *hac Oremus* Fidelium.

## CANTIC HA PEDEN EVIT A ANAON VAD.

Var an ear gallec : *Réveillez-vous.*

DE profundis, clamavi ad te, Domine, etc.

Requiem æternam dona eis, Domine: et lux perpetua luceat eis.

Requiescant in pace, Amen.

Domine, exaudi orationem meam.

Et clamor meus ad te veniat.

*Oremus.*

FIdelium Deus omnium conditor et redemptor, animabus famulorum famularumque tuarum remissionem cunctorum tribue peccatorum, ut indulgentiam quam semper optaverunt, piis supplicationibus consequantur. Qui vivis et regnas, Deus, in sæcula sæculorum. Amen.

O Va Doue, ouzoc'h e crian
Eus a vouelet an abimou, etc.
Grit ma'z aï an anaon da repos,
Va Doue, d'ar c'hloar eternel,
Ha roït dezo en ho parados
Ar sclerijen perpetuel.

Dilivrit-hi, Autrou souveren,
Evit ma reposint en peoc'h:
Va Doue, selaouit va feden,
Ha grit ma'z aï betec enoc'h.

O Doue ar gristenien fidel,
D'an oll crouer ha redemptor,
Considerit ar poaniou cruel
Eus an aoaon purgator.

Pa'z int eneou ho servijerien,
Ha re ho servijereset,
Accordit dezo hiviziquen
Remission a bep pec'het.

Evit, dre voyen ar pedennou
A reomp evito gant respet,
Ma obtenint an induljançou
Ho deveus ato desiret.

Ni er goulen ouzoc'h, va Doue,
Pehini a vev hac a ren
Queit ha ma pad an eternite
Eus a viscoas da virviquen.
Amen.

***Goude ul lectur spirituel pehini a ve mad da ober en andret-má en ul levr mad bennac, evit servijout da instruction dud an ti, ec'h allor finissa ar Pedennou dre ar recommandationou-má.***

---

CANTIC VAR CERTEN RECOMMANDATIONOU

*Devot a ve mad da ober en fin ar Pedennou dious an nôz.* Var an ear gallec: *Venez, venez, Esprit-Saint dans nos cœurs.*

JEsus, Mari, Joseph, Joakim, Anna,
Sant Mikel, sant Ian, santes Barba,
Sant Per, sant Paul, ha c'houi sant Caourintin,
Ma sicourit breman ha var ma fin.

Va sant paëron, va santes maërones,
Ælez eûrus hac oll sænt assambles,
Grit va illin savetei va ene,
Da vont gueneoc'h da velet va Doue.

O va Æl-mad, pa oc'h d'in deputet,
Ha pa oun deoc'h ive recommandet
Gant va Doue dre he vadelez divin,
Bezit ato gardien fidel d'in.

Roït en peb poent sclerijen d'am speret,
Ha dious peb drouc va diouallit bepret,
Ma c'hunduit en hent ar barados,
Oc'h va goarn en stad vad deiz ha nôz.

En union, va Doue, d'ar c'housquet,

EN em recommandomp d'ar famill santel ha d'an oll sænt, ispicial d'hor paëronhad'hor maërones eûrus, ha d'ar sænt all pe da re e tleomp caout un devotion particulier, ha d'hon Æl-mad.

Angele Dei, qui custos es meî, me tibi commissum pietate supernâ, hâc nocte illumina, custodi, rege et guberna. Amen.

Offromp hor c'housquet da Zoue, hac

| | |
|---|---|
| en em lequeomp er memes stad ma carremp beza caffet en heur ar maro. | En deveos grêt hor Salver benniguet, |
| | Queit ha m'e bet o veva er bedmâ; |
| | Me ofr ive va c'housquet d'hoc'h bremâ. |
| | Ho pet truez ouzin, o va Doue! |
| | Plijet gueneoc'h beilla var va eoe; |
| Ne unquàm obdormiam in morte. | Me ho supli, n'am list quet da gousquet |
| | Biquen jamæs en maro ar pec'het. |
| | Pa na d'oun aur da veza beo var c'hoaz, |
| | D'hoc'h, va Jesus, en em adresaan c'hoaz, |
| | Oc'h en em ofr eus a greis va c'halon, |
| | D'hovolontez da zispos ac'hanon. |
| In manu tuas, Domine, commendo spiritum meum. Redemisti me, Domine, Deus veritatis. | Me recommand va ene paour bepret |
| | En ho taouarn, Autrou, Salver ar bed, |
| | Pa'z ê guenôc'h oun bet prenet ivez |
| Maria, mater gratiæ, mater misericordiæ, tu nos ab hos te protege, at horâ mortis suscipe. | Dre ho coat sacr, Doue a virionez. |
| | Santes Mari, so leun a garantez, |
| | O mam a c'hraç, o mam a drugarez! |
| | An adversour chasseit divar hon tro, |
| | Hon recevit en heureus ho maro. |
| Gloria tibi, Domine, qui natus es de Virgine, cum Patre et Sancto Spiritu in sempiterna sæcula. Amen. | Gloar d'hoc'h, Autrou, eil ferson a Dreindet, |
| | Pehini so gant ar Verc'hes ganet; |
| | Bezet d'ho Tad ha d'ar Speret Santel |
| | Ar memes gloar hac ur gloar eternel. |

O Jesus-Christ, map unic da Zoue,
O Jesus-Christ, map d'ar Verc'hes ive!
Guerc'hes Vari, d'ar Jesus mam guirion,
Roït d'omp, m'ar plij, ho penediction.

Rozisqueno ha rachomo bepret Benedictinn Doue oll-galloudec, An Tad, ar Map hac ar Speret Santel, Varnomp, d'hor c'haç d'ar repos eternel. Evellen bezet grêt.

Nos cum prole piâ benedicat Virgo Maria.

Benedictio Dei omnipotentis, Patris, et Filii, et Spiritûs Sancti descendat super nos, et maneat semper. Amen.

---

## INSTRUCTION EVIT AN OFEREN.

Hor Salver a institùas an Oferen pa institùas ivez ar sacramant adorabl eus he gorf hac he c'hoad precius dindan ar speçou a vara hac a vin, er goan diveza pehini a reas gant he zisquibien nos quent he bassion; hac e lavaras expressamant dezo ha d'an oll beleien en ho fersonaj celebri alies ar sacrifiç mâ en memor eus ar sacrifiç pehini ma'z eo d'he ofr evidomp en he bassion hac he varo. Evelse an Oferen a so galvet ur memor hac ur represantation dîn eus a varo ha passion hor Salver, pehini a zeu da ofr ha da nevezi bemdez var an auter dre zaouarn ar belec ar memes sacrifiç a ofras ur veich epquen var ar groas evit silvidiguez ar re veo hac ar re varo. Hac en effet, an actionou a ra ar belec en Oferen a represant un action bennac eus a bassion hor Salver, couls ha ma teu he viscamant ha quement a servij dezan ous an auter, da represanti un dra bennac ivez eus ar pez a servijas er bassion divin-se, evel ma vellot eapliquet amâ varlerc'h.

Un devotion eta an agreabla d'hor Salver benniguet en Oferen eo sonjal arfat er nysterion eus he bassion

epad ar sacrifiç divin-mâ, pehini eo an action ar santela hac an importanta eus hon religion. Mæs evel ma eo sujet speret an den da gals a zistractionou, a ma teu eaz d'en em degouti ha d'en em enoui oc'h en em servijout ato eus ar memes exerciç hac eus a ur memes pratic a zevotion, abalamour da se ouspen ar fæçon devot da glevet an Oferen, pehini a gueffot en levr an *Exerciçou eus ar Vuez Christen*, e lequeer deoc'h en heuriou-mâ teir fæçon all pe dri exerciç, pere so ive profitabl meurbet; hac a zisquez penaus e teu peb action ha peb articl eus an Oferen da represanti peb action ha peb articl ivez eus a bassion hor Salver, o fournissa goude se ur reflexion hac ur bedennic devot conform da beb hini eus an articlou-ae.

Ne ouffet quet rei denc'h re a voyennou evit ober erfat un œuvr pehini so quer profitabl d'ho silvidiguez evel ma'z eo clevet an Oferen gant devotion, hervez an desteni eus ar c'honcil a Drant hac eus a catechismou ar c'honcil-se, pehini a lavar penaus ne d'ê quet hepquen ar sacrifiç mâ un tensor a binvidiguez celestiel eus a behini mar grennp un usaj mad, e teuomp d'en em renta dîn eus ar c'hraç hac ar garantez a Zoue; mæs ouspen ez eus ennâ ur certen vertus particulier dre pehini e c'hellomp anaout ha recompansi en ur fæçon bennac ar vadelez hac al liberalite infinit en deveus Doue en hon andret. Hac evit gnir, eme ar memes autor, mar plije quement da Zoue ar sacrifiçou eus al lesen ancien, peguen dister bennac oant, ma lavar ar Scritur penaus ho receo evel ur c'houez agreabl ha delicius, peguen agreabl e tle beza dezan ar sacrifiç divin-mâ, mar en ofrer eguiz ma ê dleet? Pebez graçou na dleomp-ni quet da esperout diouz ur sacrifiç eleac'h ma vez immolet hac ofret an hini a ziouc'h pehini e oue clevet aben diveich ur vouez eus an eê o comser fæçon-mâ: ***He-mâ eo va Map muia-caret pe en hini em eus lequeet va oll affection.*** Ret eo'ta, eme ar c'hatekismon-mâ, instruj

instruit erfat ar gristenien fidel var ar virionez-mâ, evit pa vezint assamblet er sacrifiç divin, ma tesquint medita gant attantion ha gant devotion er mysteriou sacr-se, pe en re ho deveus an eur da assista.

Ar sacrifiç-mâ, eme an tadou eus ar c'honcil a Drant, a so propitiator en guirionez, ô renta Doue favorabl ha trugarezus en hon andret; hac ec'h obtenomp dreiza he c'hraç hac he assistanç en hon ezom hac en hon necessite, mar en em offromp gant ur galon sincer hac ur feiz vad, gant doujanç ha reveranç, gant ur speret a gontrition hac a binijen. Ha Doue o veza calmet hac apæset ouzomp dre ar sacrifiç-mâ, hac o rei deomp ar c'hraç hac an donæsou a binijen, a zeu dreizan da bardoni deomp ar c'hrimou hac ar pec'hejou memes ar re vrassa: pa'z eo ar memes hostif hac an hostif unic, an hini memes en em ofras ur veich var ar groas, eo en em ofr c'hoas dre zaouarn ar veleien var an auter, hepquen diferanç nemet en quenver ar fæçon d'en em ofr; ha pa se so-queu dre an olranç-ma pehini a ra hor Salver var auter eus anezâ he-unan hep squilla he c'hoad, eo e recevomp en abondanç ar frouez eus an hini a reas var ar groas o squilla he c'hoad; ha rac-se, hervez an dradition hac an usaij recevet digant an ebestel, e ve ofret ar sacrifiç-mâ non pas hepquen evit ar pec'hejou hac ar poaniou dleet dezo, hac evit an oll satisfactionou da justiç Doue, hac an necessiteou all eus ar gristenien fidel pere so en buez, mæs ouspen evit ar re so maro en stad a c'hraç, pere ne d'int quet c'hoas purifiet antieramant diouz ho fec'hejou, hac a so en tân ar purcator oc'h en em burifia. Chetu eno santimant hor mam santel an Ilis er c'honcil a Drant, en quêver ar sacrifiç eus an Oferen, hac a zle inspira deoc'h un devotion vras da assista ebars.

### Cantic evit disquez peguement a istim

*A dleer da ober eus an Oferen, ha peguement a horrol a dleer da gaout ouz an irreverançou an Ilis ;*
Var ton : *Pell so eveus a amser*, pe var ton *guers sant Caourintin.*

UNan eus a zeveriou
Principal ur christen
Eo d'ar sul ha d'ar goeliou
Clevet an Oferen ;
Ha nep ne d'a quet bemdez,
Pa ell mont, d'he c'hlevet,
Ne ene quet ar frouez
So enni comprenet.

Ar pris eus hon eneou,
Me lavar goad Jesus,
Hac eus he oll meriton
An tensor precius,
A so dreizi presantet
Da bep christen guirion,
Hac ar myster nevezet
Eus hon redamtion.

Sur ne d'oc'h quet sourcius
Eus hn silvidiguez,
Nac anaoudec ous Jesus
Evit he drugarez,
Ma n'hen disquezit dezan
O vont d'an Oferen,
Evit caout sonj anezan
Evel ma c'hourc'bemen.

Pa'zac'h d'ar plaçou santel
Partout da bardona,
Pa iunac'h bete mervel
Divar dour ha bara,
Quement œuvr vad na profit
A ouffac'h da ober,
Ne dalfent quet ar merit
A ofranç hor Salver.

Pa ve lequeat meriton
An oll sænt assambles,
Hac ivez oll dourmanchou
Ar verzerien memes,
Gant pep seurt austerite
Ha pep seurt pinijen,
Ne blijent quet da Zoue
Queit hac un Oferen.

Ne deus neira quer capabl
Da galmi he goler,
Na d'he renta favorabl
Ha douç en hor c'hêver,
Evel ofr ar sacrifiç
Devot d'he vajeste :
An tadou eus an Ilis
Eo a goms evelse.

Bep heur, siouas! e pe chomp,
Hac un infinite
A boaniou a veritomp,
O tastum dle var dle ;
Penaus eta d'he justiç
Satisfia jamæs,
Nemet ofr ar sacrifiç
A raemp dezâ alies ?

Mæs evit an anaon
Eus an Ilis souffrant
E teuer, eme sant Jerôm,
Da vouga ho zourmant,
Ha dre voyen peb-unan

Eus an Oferennou
E tilivrer, emezan,
Nombr bras a eneou.
Pa'z eomp gant devotion,
Eme sant Augustin,
Ha gant guir intantion
D'ar sacrifiç divin,
E vez hon oll gammejou
Gant hon Æl mad contet,
Ha gant Doue hon Autrou
Erfat recompanset.
Bras eo'ta hon dallentez
Lesel ur seurt moyen
D'avanç hon silvidiguez
Entrezomp pec'herien,
O vancout dre neglijanç
Da vont d'an Oferen,
Ha da chom gant reveranç
Enni a-ben-da-ben.
Un dra deplorabl certen,
Hac un dra so esquis,
Eo guelet meur a gristen
Direspet en ilis,
O tiscoursi, o c'hoarsin,
O trei ho fen ato,
Hac én ur bostur indîn
Evel tud divalo.
N'ho deus mui devotion,
Mu'guet chaç en ilis,
Na n'ho deus attantion
Na perz er sacrifiç.
Piou a velle, va Salver,
Hep caout compassion,
Quen disprijet ar myster
Eus hon redamtion!
Petra ve quen an dra se
Nemet eleac'h calmi
Ar goler eus an Doue,
Dont c'hoas d'he alumi?
Hac eleac'h diminui
D'hor c'hrimou ar boan
dlet,
Dont, sioas! mui-ouz-mui
D'he augmanti bepret.
Ar pez a laca Doue
Ar muia en coler,
Ha da ziscarga ive
Varnomp he voaligner,
Eo sur ar sacrilejou
Hac an irreveranç
A gometer en templou
Bep tro en he bresanç.
Gant quement affliction
A souffras hor Salver,
Nemet un occasion
N'en lequeas en coler,
Pa chasseas quement hini
A roe ur goal exempl,
Hac a zeue da brofani
Gant ho zrafic an templ.
Guelet a rit, va Jesus,
Quement immodesti
Ha quement pec'het mezus
A ra cals en ho ti;
Ne rit na man na seblant,
Mæs en heur ar maro
E santint un nec'hamant
Hac ur remors garo.
Ne gredont quet an dud se
Penaus e vec'h presant,
Ho barner hac ho roue
Cuzet er sacramant,
Assistet gant an Ælez,
Pere so estonet
O velet he madelez
Quer bras en hon andret.

Dreist peb tra en Oferen
Dirazoc'h, va Jesus,
En em guef bras ar vanden
A sperejou eûrus,
Pere a vez prosternet
En dro d'ar celebrant,
Oc'h adori gant respet
Ho majeste presant.

Hemâ so ur sacrifiç
Quen dîn ha quen huel,
Na oar tadou an Ilis
Pe fæçon he henvel;
Ur myster eo quer terrubl,
Emezo, ma c'houlen
E c'hassistemp gant trubuil
Ha spont en Oferen.

Rac-se hon avertisser
Er c'honcil sacr a Drant
Da celebri ur myster
A so quen excellant
Gant peb veneration,
A gorf hac a speret,
Ha gant peb devotion,
Purete ha respet.

Rac mar d'ê expressamant
Er Scritur lavaret:
Nep a ra neglijamant
Œuvr Doue, so milliguet;
Ha mar d'eo an Oferen
Œuvr Doue ar santela,
Eo sclêr penaus e c'houlen
An dilijanç vrassa.

Evit se hon eus sonjet
Rei deoc'h amâ ive
Guir voyenou d'he c'hlevet
En profit hoc'h ene,
O tisqui deoc'h ar fæçon
Enni da vedita
Poenchou hon redamtion
Evit ho imita. Amen.

---

CANTIC PEHINI A ZESQ PETRA

*So represantet eus a bassion hor Salver dre ornamanchou ar Belec, pa vez oc'h oferenna.* Var an ear gallec : *Jésus aimable, qui rend sur la croix*, pe var ton *ar bassion nevez.*

AN Oferen hep mar a represant
Ar sacrifiç a boan hac a dourmant
En deus ofret Map Doue er groas d'he Dad
Evidomp-ni, o squilla he oll c'hoad;
Hac evelse ur voyen ar guella
D'he c'hlevet mad eo dont d'he applica
Var heb articl a bassion Jesus,
O vedita he boaniou truezus.

Rac ar belec ne zalc'h ouz an auter
Nemet ar plaç epquen eus hor Salver,
Pehini eo ar belec souveren,

Hac en em ofr dreizan en Oferen.

Rac-se ivez he oll ornamanchou
Ha c'hoas so-quen he oll actionou
Er sacrifiç a so quasi henvel
Ouz re Jesus en he boaniou cruel.

Ar gurun-spern a so represantet
Dre'r gurunen so var ben ar belec,
Ha dre'n amit ar gouel a oue lequeat
Da Jesus-Christ var-dro he zaoulagat.

Dre'r gamps lien eo sclær sinifiet
Ar saë ven-se a oue dezan guisquet
Gant Herodes an den-se quer mechant,
Evit tremen Jesus da innoçant.

Dre ar gouris var dro ar gamps scoulmet,
E tleer entent ar c'horden rust meurbet
Ma oue ganto garotet er jardin,
Eguis ul laër, hon Redamtor divin.

Ar manipul ouz ur vreac'h d'ar belec,
A signifi penaus he oue ereet
Daouarn Jesus an eil ous eguile,
Evit miret outan he liberte.

Ar stol a zeu da rei deoc'h da c'housout
E oue tolet dezan dreist he c'houzouc
Ur gorden hir evit ganti he ren,
Pa oue dezan roet he groas da zouguen.

Dre ar gazul ê c'hoas hevelebet
Ar ventel bourpr voar he ziouscoaz tolet,
Evel ur roue a farç oc'h he dreti
Gant peb injur ha peb ingrateri.

Ar groas a so var ar gasul merquet
A ro d'anaout ar groas a oue douguet
Gant Jesus-Christ var he guein d'ar menez,
Evit outi finissa he vuez.

Dre ar c'halir eo splam represantet
Ec'h acceptas er Jardin Olivet
Ar c'halir criz eveus he bassion
Evidomp oll gant resination.

Dre'r c'horporal ha couls dre an doubier,

So astennet dindan var an Auter,
Al lieni a so deomp discleriet,
Ma oue ganto corf Jesus sebeliet.
Desquit bremâ penaus a represant
En Oferen gestou ar celebrant
Quement artiel a so er bassion,
Ma he c'hleffot gant guir devotion.

---

## CANTIC VAR AR SANTIMANCHOU

*A dleer da gaout e vont d'an Oferen, oc'h antren en ilis, hac o c'hortos an Oferen, var an ton diaraoc pe var ton Tad Honore.*

### O VONT D'AN OFEREN.

PA ziblaçot etrese an ilis
Da bresanti da Zoue ar sacrifiç,
Supposi eo d'ar C'halvar e c'heuliit
Hon Redamtor, ha dezan livirit :
Me ia gueneoc'h, va Jesus, d'ar menez,
Roït d'in un darn eveus ar garantez
Pe gant hini e soufrsoc'h libramant
Evidon-me quellies a dourmant.
Grit d'in ouzoc'h caout ar gompassion
A guemeras ar merc'het a Sion,
Pa ho quelsont ur potanç var ho c'houq
Hac ur gorden tolet dreist ho couzouq.
Roït d'in ivez ar resination
Eus ho Mam sacr a-hed ho passion,
Evit ober bepret ho volontez,
Petra-bennac a souffrin em buez.

### OC'H ANTREN EN ILIS.

Pa antreot en Ilis, quemerit
Dour benniguet, hac nus ho tal frotit,
Grit sin ar groas, ha goulennit pardon
Eus ho pec'het ous Doue a galon.
En em liquit neuse var ho taoulin,
Ha diouallit diouz peb postur indin;

Supposit oc'h er C'halvar erruet
Da gontempli Jesus crucifiet.
Gouesit ive penaus e sinifi
Cambr au ilis pe ar sacristeri,
Ar sal ma oue sacramant an auter
Instituet enni gant hor Salver.
Eguis ma reas he breparation
Er sal gaer-se da vont d'he bassion,
E ra ive ar belec'h he hini
Er souboul-ma da vont da celebri.

## O C'HORTOS AN OFEREN.

Endra vezo ar belec o viscâ
Hac o prepar mont da oferenna,
Grit hoc'h-unan ho preparation
Er fæçon-mâ gant guir devotion.
Tad eternel, hoc'h eus quement caret
Hon eneou, ma hoc'h eus deomp roet
Ho Map unic evit hon redima,
Petra roimp-ni evitâ deoc'h bremâ?
Netra n'hon eus da rei d'ho majeste
Quer precius hac ar Map unic-se,
Na ne deus deoc'h quen agreabl netra,
Rac-se n'offromp deoc'h er sacrifiç-mâ.
O peguement ef-en bet deairet
Gant an dud just gueichall da zont er bed,
Bete ma teuas var dro fin an amser,
O quemeret ar furm a servijer.
Pe gant quement a zesir ef-en bet
Gant an tadou el lymbou gortoset?
Bete ma teuas d'ho dilaç ac'hano,
Goude beza gouzanvet ar maro.
An ouvraij-se eus hor silvidiguez,
Ar merq bras-se eveus ho carantez,
Eo a fell d'in, evit ho prassa enor,
En Oferen da zigaç en memor.
Me ho supli da c'houarn va c'halon,
Ha da rei d'in ur guir devotion,

Evit gallout en profit va ene
Dre an œuvr-ma plijout d'ho majeste. Amen.

## AR GUENTA FÆÇON PE EXERCIÇ

### DA GLEVET AN OFEREN DEVOTAMANT.

***Cantic var an intantionou principal pe gant re e tleer assista en Oferen.*** Var an ton : ***Ni ho supli, Speret Santel.***

ME offr da Zoue oll-galloudec
An Oferen gant ar belec,
O caout ur guir intantion
D'he c'hlevet gant devotion.
Evit adori da guenta,
Dre ar voyen excellanta,
An tri ferson eus an Dreindet,
Gant un humilite parfet.
D'an eil, evit renta graçou
Da Jesus-Christ eua he vadou,
Hac evit caout memor bepret
Eus he bassion benniguet.
Evit obteni d'an trede
Brema digant he vajeste
Hon izomou spirituel
Hac hon izomou tamporel.
D'ar pevare, ma hor goalc'ho
Dre ar merit eus he varo
Diouz peb pec'het ha diouz peb viç,
Gant he c'hoad sacr er sacrifiç.
D'ar fin, evit an anaon
M'ho dilivro eua ho frison;
Ouspen evit quement hini
Ma'z oun oblijet da bidi.
Me ho supli, va Redamtor,
Evit ho cloar hac hoc'h henor,
Grit ma clevin, diouz ma ê dlet,
An Oferen-mâ hed-a-hed.
M'er goulen ouzoc'h, va Jesus,
Dre verit ar goad preciua
A offrot d'ho Tad eternel
Bremâ er sacrifiç santel.
Guerc'hea Vari, mam hor Salver,
Va Æl-mad, va faëron quer,
Oll sænt hac oll ælez ive,
Obtenit d'in ar faver-ae.
Amen.

## CANTIC VAR AN ARTICLOU

*Eus an Oferen, appliquet var an articlou a bassion hor Salver, gant ur reflexion hac ur beden conform da bep articl.* Var ton *Vexilla Regis*, pe var an ear gallec : *Je me prosterne, mon Seigneur.*

### AN ARTICL QUENTA.

*Pa gommanç ar belec an Oferen, o lavaret*, In nomine Patria, etc. Introïbo ad altare Dei, etc., *livirit ho* Confiteor *devot, evit receo an absolven general pehini a ro ar celebrant en commançamant an Oferen d'ar re a lavar neuse ho* Chonfiteor *gant ur guir gueuz d'ho fec'hejou.*

PA vez ar belec inclinet
Ouz an douar, o lavaret
Ar *Genfiteor*, sonjit neuse
En oræson a Vap Doue.
Goude m'en devoa quemeret
He dri zisquib muia caret,
Ec'h antreas ganto er jardin;
Hac hor pec'hejou var he guein.
Neuse gant horreur o velet
He boaniou ha crimou ar bed,
En devoe quement a c'hlac'har
Ma couezas semplet d'an douar.
Eno considerit ho Tad,
O c'houesi an dour bac ar goad,
Ha goulennit outan pardon,
O lavaret en ho calon.

### AN ACTOU PRINCIPALA.

O En ao bras en hor c'hêver !
Ho carantez hu, va Salver!
Pa oc'h evidomp en em roet
Da aouirtourmanchou quercalet.
Ha c'hoaz eleac'h anaoudeguez
Evit quement a garantez,
Me n'em eus bet en hoc'h andret
Nemet ingrateri bepret.
Queuz am eus bremâ em ene

Act a anaoudeguez-vad, pe a reconnessanç.

Act a gontrition

D'ho peza offancet, va Doue,
O protesti gant ho craçou
Na zistroin mui d'am pec'hejou.

**Act a feiz.**

Me am eus enoc'h ur feiz gre,
Rac ar virionez oc'h ive:
Me gred ez oc'h Doue ha den,
Va Salver, va mestr souveren.

**Act a esperanç.**

Enoc'h epquen ec'h esperan,
Evel ma'z ê c'houi hoc'h-unan
Eo va esperanç, va Doue,
Ha silvidiguez va ene.

**Act a garantez.**

Ha ec'his ma'z ê c'houi epquen
Eo ivez va mad souveren,
A greis va c'halon ho caran,
Dreist quement mad so er bed-
man.

**Act a c'houlen.**

Grit d'in, va Jesus, ho caret
Quer ferm ha quer fidel bepret,
Na deuin ur momet em buez
Da goll ouzoc'h ar garantez. Am.

*An actou-mâ diaraoc eus a anaoudeguez vad, a gontrition, a feiz, a esperanç, a garantez hac a c'houlen, pere eo ar re nopla hac ar re agreapla da Zoue, a aller da ober varlerc'h quement articl a so amâ, mar be amser.*

## AN EIL ARTICL.

*Pa boq ar Belec d'an Auter, hac en antre eus an Oferen, galvet an* Introït.

AR belec o veza pignet
D'an auter, ha dezi
poquet
En antre eus an Oferen,
Neuse meditit evellen.
Hor Salver en em bre-
santas
Evel un oan douç da Iu-
das,

O rei he visaij benniguet
D'an treitour fall-se da bo-
quet.
Dre ar poq-se var zigarez
Disquez ur merq a garantez
En livras d'he adveraou-
rien,
Varnan er jardin oc'h an-
tren.

### REFLEXION NA PEDEN.

Na bermetit quet, va Jesus,
E veu jamæs quer maléürus
D'ho quitât na d'ho trahissa
Evit netra eus ar bed-mâ.
C'boui so bet deut d'en em lesel
Gant boc'h adversourien gruel,
Na visen-me quet va-unen
Ur preiz etre griffou Satan.
Rac-se, va Salver, me ho ped,
Na bermetit e teue nepred
An diaoul criz da c'harroti
Va ene paour oc'h he zeuti.
Amen.

### AND TREDE ARTICL.

*D'ar* Kyrie, eleïson, *etc.*

KYRIE, ELEÏSON a sinifi,
Autrou, ho pêt truez ouzomp-ni,
A-deir gueichou eo repetet
Evit ma viot instruet
Penaus Per goude prometi
Quen assur da berseveri
Er fidelite d'he Vestr mad,
En renonças teir gueich timad.
Na biscoas na anavezas
Anezâ he-unan he faut bras,
Quen ha oue ma tolas Jesus
Varnezan ur sell truezus.
Ac'han e c'henevomp certen
Ar sempladurez eus an den;
Bean e couez, sevel n'ell quet,
Nemet dre'r c'hraç ve eicouret.
Hon izom bras da implori
Graç Doue stard hac heppcessi,
Eo a so deomp represantet
Dre Kyrie, eleïson repetet.
Unan eus an traou diessa
Hac eus an ouvrajou brassa,
Eo ressuscita un ene
A vez maro dirac Doue.
Rac-se gant an Ælez eürus
Eo ur joa bras, eme Jesus,
Guelet ur pec'her epmuiquen
O chenj dre ur guir binijen.

Ar joa-se a so discleriet
Dre ar ç'hantic a oue canet
Ec'harz Bethleem gant an Ælez
Oc'h anoñç he c'hinivelez.

GLORIA IN EXCELSIS è
Recitet varlec'h KYRIE,
A signifi MEULEUDIOU
Ha gloar da Zoue en evou.

### REFLEXION HA PEDEN.

Allas! na me paourquez mechant,
Quer frajil ha quer inconstant,
Pe gueich oun-me deut gant sant Per,
D'ho nac'h, o pec'hi, va Salver?
Ha c'hoas ma teun d'he imita,
O vouela d'am pec'het gantâ,
Ho pe-hu consolation,
Ha me am be remission.
Hoguen sioas! casi jamæs,

Ha me o pec'hi quellies,
Ne scuillan ur berat daëlou
Da regreti va fec'hejou.
Me ho ped, va Autrou divin,
Da sellet a druez ouzin,
Ma ellin gouela gant regret
D'ho peza, sioas! offancet.
Ma rejouissin hoc'h ælea
Dre va chenjamant a vuez,
Ha ma canin ganto ive,
Gloar deoc'h en evou, va Doue.
Amen.

### AR PEVARE ARTICL.

*D'ar c'hollectou, da lavaret eo, d'an Orœsonou quenta, ha d'an Abostol pe d'an Epitren.*

COnsiderit d'ar c'hollectou
Penaus oue Jesus bon Autrou
En ti Kaïfas interrojet
Dirac ar c'honseil assamblet.

Eno e oue javedateet,
Cranchet en he faç ha goapeet,
Outrajet, tennet bleo he benn
Gant cals a vileni ouzpen.

### REFLEXION HA PEDEN.

Criminal ma'z oun d'inme ve

E ranquet ober evelse,
Me dleffe beza goaldretet,

Ha dindan treid an oll foulet.
O va Jesus, c'houi a so douç,
Pa na ziscarsec'h ho courrouç
Var nep a zeu d'hoc'h outraji
Gant quement a ingrateri.
Red eo lavaret, va Salver,
Hoc'h eus va c'haret dreist voder,
P'hoc'h eus evidon andurët
Beza quer mesus tourmantet.
Ha c'hoaz eleac'h anaoudeguez
Evit quement a garantez,
Me n'em eus bet en hoc'h andret,
Nemet ingrateri bepret.
Queuz am eus bremâ em ene
D'ho peza offancet, va Doue, etc.

*Lennit ar rest en articl quenta diaraoc.*

### AR PEMPET ARTICL.

*D'an Aviel bete* Dominus vobiscum.

D'An Aviel pa dremeno
Ar belec eus an abostol,
O vont an eil-tu d'eguile,
E tleit ement dre guement-se
Penaus Jesus a dremenas
Da Bilat a di Caïphas,
Pe da hini oue faussamant
Accuset gant an dud vechant.
Hemâ hon eus cafet, emezo,
O pervertissa tud hor bro,
Caus d'ar bobl da veza mutin,
O rei dezo ur goal doctrin.

### REFLEXION HA PEDEN.

Pebes blasphem, ô va Salver,
Ho tremen evit un trompler!
C'houi so disquennet eus an eê
Da zisqui deomp henchou Doue.
En quement action a resc'h,
En quement coms a lavarac'h,
Ne velet nemet santelez,
Ne glevet nemet guirionez.
Hac ec'h andurit couscoude
Ho calomnia er guis-se?
Hac e souffrit, Barner ar bed,

Gant an dud fal beza blamet?
Grit ma vesin bepret fidel
Da senti ouz hoc'h Aviel,
O receo en ur galon vad
Eus ho comsou divin an had.
Ma tennin epad va buez
Cals a brofit hac a froues
Eus va oll souffrançou er bet
Dre voyen ar batiantet.
Amen.

### AR C'HUEC'HVET ARTICL.

*D'an Ofertor, pa c'horro ar Belec ar Bladen être he zaouarn, oc'h offr an Hostif, ha goude-se ar C'halir.*

COnsiderit d'an OFERTOR,
E oue cacet hon Redamtor
Gant Pilat da di Herodes,
Eleac'h ma souffras cals a vez.
O veza eno baffouet,
Gant ur saë venn e oue guisquet,
Evid ober goab aneză,
Evel ma vize ar sota.

### RRFLEXION HA PEDEN.

O Va Salver! ar c'haëra den
So bet nac a vezo biquen,
C'houi eo guir esperanç ar bed,
Ha couscoude oc'h rebutet.
C'houi en oll desir an Ælez,
Enoc'h ema plijadurez;
Ho Tad eternel, va Jesus,
Hac ez oc'h tretet quer mezus?
Evidomp nc'h en em offret,
Dre ma hoc'h eus-en teurveset,
Hac e teuer gant ur aeurt outranç
D'ober ac'hanoc'h disprisanç?
Cheta me amâ, va Doue,
Tout en em offran deoc'h ive,
P'oc'h evidon en em nffret,
M'ho aupli n'am rebutit quet.
Ameu.

## AR SEIZVET ARTICL.

### *Da Voualc'h an dauarn ha d'an* Orate, Fratres.

AR belec oc'h ar bobl a dro,
Hac e coms evellèn outo:
*Orate, Fratres*, emezâ,
Goalc'het he visiat gantâ.
Neuse, considerit erfat
Penaus e tisquezas Pilat
Jesus d'ar bopl, o coms outo
Er tæçon-mâ: *Eccè Homo.*
Sellit, chetu an den amâ,
Truez a dleit da gaout outâ;
Evidon-me n'her c'hafan quet
Coupabl a grim na faut ebet.
Rac-se pa ema an amser
Da zilivra ur prisonnier,
Daoust deoc'h pe Varrabas vezo,
P'autramant Jesus ho pezo.
Neuze an oll a gommanças
Da grial: Roït d'omp Barrabas,
Ha cacit hennes a-lessa,
Crucifiit-he, crucifiit-he.
Pilat a voualc'has dirazo
He zaouarn, o respont dezo:
Divlam oun dious goad ar just-mâ,
Deoc'h vezo respont aneZâ.

## REFLEXION HA PEDEN.

O! hou mâ eo an dismegànç,
Dont da ober ar breferanç
Eus a Varrabas ar muntrer
Da Jesus-Christ hon Redamter!
Peguen alies em eus-me
Preferet d'ec'h-hu, va Doue,
Va plijadurez va-unan,
Pe un interestic bian?
Me a c'houlen ouzoch pardon,
Hac o ped a greis va c'halon,
Na bermetot quet, va Jesus,
E ven pelloc'h quer maleürus.
Amen.

### AN EISVET ARTICL.

*D'ar Prefaç*, Per omnia sæcula, etc.

D'Ar Prefaç grit reflexion
Peguer mantret oa he galon,
O velet an arrajamant
Eus ar Iudevien disquiant.

Rac seul-vui ma clasque Pilat
En he liberte he laquat,
Seul-vui ec'h arrajent ontâ,
O c'houlen he grucifia.

### REFLEXION HA PEDEN.

Ez eo deoc'h sancibl ha poanius
An ingrateri, va Jesus,
Eveus an pobl muia caret
P'evit hini oc'h deut er bet!

Ha n'de quet d'ec'h-hu, va Jesus,
Eo e can an Ælez *Sanctus*?
Hac ez oc'h dispriset quement,
C'houi pehini eo sant ar sænt?

Ha n'doa quet d'ec'h-hu e crie
Ar bobl ne doa quet pell a se,
*Hosanna*, da lavaret eo,
Gloar ha meuleudi r'ho pezo.

Ha bremâ ne glevit quen son
Nemet ho condaonation;
Ne glevit eleac'h *Hosanna*,
Nemet prest ho erucifia.

Pebez chenjamant e hou-man
A veleur d'ec'h-hu quer buan!
Divar ho coust ni zesq certen
N'hon eus d'en em fiziout var den

Biquen ne lacan va fiziang
En dud so leun a inconstanç;
Enoc'h vezo e liquin-me
Va oll esperanç, va Doue.

Peguer bras ê, ô va Salver,
Ho carantez-hu em c'hever!
Pa hoc'h eus evidon anduret
Beza er guis-se rebutet.

Ha c'hoas eleac'h anaoudeguez
Evit quement a garantez,
Me n'em eus bet en hoc'h andret.

Nemet ingraieri bepret.
Queuz am eus bremâ em ene,
D'ho peza offancet, va Doue.

*Lennit ar rest an articl quenta diaraoc.*

AN NAVET ARTICL.

*D'ar C'hanon pehini a gommanç adalec* Sanctus.

D'Ar C'hanon eus an Oferen
Sonjit penaus ar vourrevien
A exerças ur gruaute
An estranja var Map Doue.
Eus he zillad en divisc-sont,
Hac be c'hroc'hen a zis-pensont,
He guic o lamet a besiou,
A bep tu da beul a fouetou.
Pa oant squiz oc'h he scourjeza,
En lequesont da azeza,
Ur goz vantel bourpr var he guein,
Hac he benn griet gant an drein.
Curunet gant o erguis-se,
En adorsont evel ur roue,
O plega ho daoulin dirazâ,
Evit ober goab anezâ.
Neuse ous he faç truezus
E tolent ho c'hranch donjerus,
Hac e quemerent ur ganen
Evit squei gantâ var ar pen.
O! an horrupla cruaute,
Treti evellen Map Doue!
Memes d'an aneval brutal
E vecris ober quement all.
Goude beza quer goaldretet,
Erfin e rancas quemeret
Ur groas da zouguen d'ar C'halvar,
A voa ur menez didreuz quear.

REFLEXION HA PEDEN.

Houn-ez eo an extremite,
Ma'z oc'h hu casset, va Doue,
Dre ho carantez em andret.
Ha, sioaz d'in! dre va fe c'het!
Eue o coler, o va Autrou.
Em boa meritet ar fouetou,
Hac ez oc'h em lec'h ecaurjezet,
Ha c'houi pur ha neat a bec'het.
D'in-me oa dleet evit biquen
Ar graae en ifern da zouguen,

Ha c'houi d'he douguen en em ro,
Ha da soufr outi ar maro.
C'houi hoc'h eus certen gouzanvet
Ar boan hon eus-ni meritet;
C'houi hoc'h eus douguet, va Doue,
Hoc'h-unan hon infirmite.
En so admirabl em c'hever
Ho carantez-hu, va Salver,
Pa hoc'h eus evidom anduret
Beza er guis-se tourmantet.
Ha c'hoaz eleac'h anaoudeguez,
Evit quement a garantez,
etc.

*Lennit ar rest en articl quenta diaraoc.*

### AN DECVET ARTICL.

### *D'ar Gonsecration ha d'ar Gorreou.*

PA vez an hostif consacret,
Ha d'he adori gorroet,
Nense gant guir attantion,
Deut da ober reflexion
Penaus, o veza erruet
Var guern ar menez destinet,
E oue Jesus gant tachou bras
Daouarn ha treit staguet er groas.
Goude ma voa crucifiet,
Ar groas d'an-neac'h a oue savet,
Ha plantet eno a aa-son
En he vrassa confusion.

### REFLEXION HA PEDEN.

Me hoc'h ador, Salver ar bet,
So diouz an douar gorroet
Evit ma tennot davedoc'h
Quement a so crouet gueneoc'h.
Me a vel ouz ar groaz calet
Ho trivêc'h gueneoc'h astennet,
Evel pa deuac'h d'hor c'houfia
Da vont d'ho caout d'hor briata.
C'houi pere a so afflijet,
Ha c'houi pere a so aammet,
Deut oll devedon, eme c'houi,
Evit ma teui d'hn aoulaji.
Mar danan re c'horrec davedoc'h,
Va Jesus, ma aennit gueneoc'h
Dre liamou hn carantez
En andret ar bec'herien guez.

Ra vezo va brassa joa tout
Clasq Jesus Christ hac he anaout,
Anaout Jesus crucifiet,
Hep caout plijadur all ebet.
Na blije da Zoue e tenen
D'en em c'hlorifia biquen
Nemet er groas bac er poaniou
A Jesus-Christ hor guir Autrou.
Tad eternel, chetn presant
Nep a ra ho contantamant,
Ho Map quer eo, sellit outâ,
Ma roit d'in ar pardon dreizâ.
Evit effaci va pec'het,
Ez oe en em humiliet,
O renta deoc'h obeissanç,
Bete mervel ouz ur potanç.
Hon alvocad galloudus eo,
Deomp-ni favorabl ho rento,
Rac he-unam en dens dougnet
Var he gorf er groas hor pec'het.
Me a zeu gant ar publiquen
Bremâ da squei var va feultrin,
Gant regret bras d'am pec'hejou
A so bet caus d'he dourmanchou.
Plijet gueneoc'h, o va Doue,
Dreizan pardoni d'am ene,
He c'hoad a gri en ho presanç
Ar pardon eleac'h ar venjanç.
Grit ma vezo he bassion
Eus va dle ar remission,
Ha ma vezo he c'houliou
D'an ena paour guir ramejou. Amen.

AN UNNECVET ARTICL.

*D'an oraison Dominical, ar* Pater nostar.

SEiz goulen a so er *Bater*
Hac a represant ar seiz guer
Prononcet gant Jesus er groas,
Pere bo deua ur vertus vras.

1. Ouz he Dad e comzas quenta,
Oc'h he bidi er fæcon-mâ :
Va Zat, pardonit-hi, m'ho ped,
Rac petra reont ne ouzont quet.

2. Pa c'houlen al laerdeou outâ
M'en divise sonj anezâ;
Hirio, emeza, em baradoos
E viot guenen o repos.

3. D'he Vam goude pa he guelas.
Gant sant Ian e quichen he groas.
Chetu, emean, ho map a-se,
Ha c'houi, chetu ho mam ive

4. D'he Dad c'hoaz en em adressas,
O lavaret gant ur c'hribras:
Perac, va Doue, va Doue,
Hoc'h eus-hu va dileset me?

5. Arpempet coms oue hou-mâ:
Me am eus sec'het, emeza.

6. Ha chetu amâ ar c'huec'hvet:
Oll, emezan, eo consommet.

7. Erfin d'ar seiavet, abonez penn
E coms ouz he Dad evellen:
Me recommand, va Zad an eê,
Etre ho taouan va ene.

Chetu ar c'homsou diveza,
Hac ivez ar re santela,
A oue prononcet var ar groaz
Gant esus, dirac ma varvas.

Hac en enor d'ar seis guer-se
Prononcet bet gant Map Doue.
Gant ar belec e leverrot
Ar *Bater*, humbla ma ellot.

AN DAOUZECVET ARTICL.

*Pa vez rannet an hostif, ha d'an* Agnus Deï.

PA vez an hostif sacr rannet,
Hac un tam er c'halir lequet,
E tisquezeur dre guementse
Ar maro criz a Vap Doue.

Rac dreizi e oue separet
Diouz he gorf santel he speret
Haca zisquennas el lymbou
Evit dilaç an eneou.

REFLEXION HA PEDEN.

En so estrainj, ô va Doue,
E veac'h maro evidon-me!
C'houi pehini a ro ar vuez,
Mervel evit ur pec'herquez!

O! perac ne d'oun-me maro
D'ar c'hic ha d'ar bed var un dro?

| | |
|---|---|
| Evit beva d'hoc'h hepmuiquen | O viret ne d'aimp quet da goll. |
| Hac ho caret da virviquen. | O! peguement hoc'h eus hu great |
| Me ho aupli, Salver ar bed, | Evidon me pec'her ingrat! |
| Dre ar maro hoc'h eus gouzanvet, | Peguement hoc'h eus-hu souffret |
| D'am dilivra diouz peb danjer | Dre ho carantez em andret! |
| Da goueza er maro eternel. | Ha c'hoaz eleac'h anaoudeguez |
| Oan Doue crucifiet, | Evit quement a garantez, |
| A elfaç pec'hejou ar bet, | etc. *Lennit ar rest en articl quenta.* |
| Ho pêt truez ouzomp ni oll, | |

## AN DRIZECVET ARTICL.

*D'an* Domine, non sum dignus, *pe d'ar Gommunion.*

| | |
|---|---|
| PA gommuni ar celebrant, | Couls ha ma lojas er bez-se. |
| Medit an enterramant | Lojit-en ive en ho calon |
| A gorf hor Salver benniguet, | Dre voyen ar gommunion: |
| Eus ar groas pa oue disquennet. | Ha ma n'he grit realamant, |
| Ar bez so discleriet patant | Grit-hi spirituelamant. |
| Dr'er peultrin eus ar celebrant, | Ar communion spirituel |
| Eleac'h ma loj corf Map Doue, | A gonsist en actou santel, |
| | A feiz, esperanç, carantez |
| | Hac a contrition ivez. |

## REFLEXION HA PEDEN.

*Evit communia spirituelamant.*

| | |
|---|---|
| GAnt respet braa, ô va Salver, | Eleac'h ma CREDAN fermamant |
| HOC'H ADORAN var an auter; | Ema oc'h cuset er sacramant.

O feunteun eus a drugarez !
O sourcen a hep madelez !
M'em eus anoc'h ur guir fizianç
C'houi epquen eo va esperanç.

Me oar erfat na d'oun quet dîn
E teuac'h da disquen em peultrin,
Mæs dre ho comps, o va Doue,
C'houi rento salo va ene.

Me ho car a greis va c'halon,
P'hoe'h eus ma c'haret er fæçon
M'az oc'h d'in oll en em roet
Er secramant-se da voed.

Estranj eu bet va dallentez,
Offansi un seurt madelez;
Guell ve guenê mil gueich mervel,
Quent ma raën mui pe-c'het marvel.

Ia, va Jesus, m'en a lavar,
Dreist quement tra so me ho car,
Hac em eus c'hoant bremâ ivez
D'ho receo gant guir garantez.

Hoguen, ma n'ho recevan quet
Realamant bac en effet,
Dre va desir, certenamant
Er gran spirituelamant.

C'houi en ul lencer gaër meurbet,
Va Jesus, a oue sebeliet
Ha lequeet en ur bez nevez,
Ambomet eus ar guella c'huez.

Roit d'in, va Salver benniguet,
Ur galon nevez, me ho ped,
Purifiet diouz ar viçou,
Hac ambomet a vertuziou.

Ma vezo ur galon dereat
D'ho sebelia en ur bez neat,
M'en em blijot enni ato,
Oc'h he miret bete'r maro.

Grit ma vezin enoc'h chenjet,
Ma vezimp ur memes speret,
Ha na bermetit quet pelloc'h
E tispartien diouzoc'h.
Amen.

### AR PEVARZECVET ARTICL.

*D'ar post-communion bete* Ite, Missa est.

GOnde m'en deveua ar belec
En Oferen communiet,
Pa zistro ouz ar bobl en dro
Da bidi an Autrou ganto :
Sonjit neuse penaus Jeaus
A ressuscitaa glorius,
Ha da gals en em diaquezas
O tigaç dezo ur joa bras.

### REFLEXION HA PEDEN.

Perac, va Jesoa, va Doue,
Gueneoc'h na ressuscitanme
Eveus a varo ar pec'het,
Evit beva er e'hraç bepret?
Quement-se digueneoc'h breman
Dre ho maro a requetan,
Ma cundnin ur vuez nevez
O veva en ho carantez.
Rac evit hon tenna a bec'het,
Hoc'h eua ar maro gouzanvet,
Hac oc'h ressuacitet goude,
Ma ressuscitimp ni ive.
O peguement hoc'h euahu great
Evidon-me pec'her ingrat,
Ha peguement hoc'h eua souffret
Dre ho carantez em andret!
Ha c'hoaz eleac'h anaoudeguez
Evit quement a garantez,
etc. *Evel en articl quenta.*

### AR PEMZECVET ARTICL.

*D'an* Ite, Missa est, *d'ar Venediction ha d'an Aciel diveza.*

DAr fin eveus an oferan
E coms ar bellec evellen :
*Ite, Missa est*, echu e tout
An oferen, iit en ho rout.
Goude adarre pa zistro,
Ar venediction a ro,
O vont neuse da finissa
Dre an Aviel diveza.
Quement se a sinifi scleer
Penaus echu gant hor Salver
An œuvr eus hon redamtion,
Ec'h euru he asçansion.
Pa ro ar belec ar c'honje
D'ar bobl, o lavaret *Ite*,
Sonjit penaus e lavsras
Jesua, en eê quent ma pignas :

It dre ar bed universel,
Emeza d'he oll ebestel,
Evit ma instruot an oll,
Oc'h ho distrei na d'aint da goll.
Neuse o pignat en he dron
E roas he venediction

D'he zisquibien muia-caret,
A voa gantâ en em gafet.
Pa oa Jesus en eê pignet,
He zisquibien e ieas dre'r bed.
Evit prezec an Aviel,
Recevet ar Speret Santel.

REFLEXION HA PEDEN.

O va Jesus, carguet a c'hloar,
Ha me stago ouz an douar,
Va c'halon, oc'h anaout erfat
Ez oc'h pigoet en eê, va Zad?
Grit ma ho c'heulin a speret,
Teonit va c'halon eus ar bed,
Na guemerin joa en netra
Eus a guement so er bed-mâ.
O va Jesus, a choan en eê
Var an tron eus ho majeste,
Hac a so couscoude presant
Var an auter er sacramant.
Pa'z oc'h dre zaouarn ar belec
D'ho tad en em sacrifiet,
Meulet ra viot da jamess,
Ha trugarequeat assambles.
Ma hoc'h ador, indigne ma'z oun,
Hac ho cara a greis va c'haloun;
Mæs, va Jesus, n'ho quitain quet,
Na vezin gueneoc'h benniguet.
Bezit evidomp alvocad
Azezed en tu deou d'ho Tad,
Evidomp pedit-eu bepret,
Evel m'hoc'h he deomp prometet.
Disquezit dean ho couloù,
Ho coad hac hoc'h oll meritou:
Pa ho guelo, ne allot quet
Hon refusi a c'hraç ebet.
Amen.

*Action a Graç goude an Oferen.*

M'HO trugareca, va Jesus,
Eus a ur c'hraççu er preeius,
Da vezâ grêt d'in asista
En hoc'h Oferenen de-ma.
Me a c'houlen ouzoc'h pardon

Eu

Eus e guement distraction
Am eus betconi em speret,
Ha n'am be quet buan chasseet.
Grit dre ho sacrifiç divin
Diouz peb pec'het ma divoallin,
Dreist peb tra diouz pec'het marvel,
Ha ma rin un dervez santel.
Guerc'hes Vari, o va itroo,
Va æl-gardien, va faëroo,
Oll sæot bac oll ælez eürus,
Meulit evidon va Jesus
Amen.

*Remerquit penaus, ma n'ho pe quet a spaç da gonsideri quement articl a so amâ diaroc epad an Oferen, e ve a oualc'h consideri un durn epquen anezo, ha lezel an demorant evit ur veich-all. Ar memes tra a dleit da remercout evit an eil fæçon da glevet an Oferen, pehini ha velit amâ varlerc'h, oc'h en em gontanti da gonsideri erfat ivez un darn eus ar poenchou a so represantet ebars : rac ne de quet necesser ho consideri oll : quent-se guell eo en em arreti da vedita erfat un articl epquen, eguet na ve tremen re ouan dreizo tout hep an devotion a ve requis. Hoguen evit an articl eus ar gommunion spirituel ne ranquer jamæs he dremen; rac en peb Oferen e tleer communia spirituelamant ato, ma n'her greer realamant.*

---

## UN EXERCIÇ ALL PE UN EIL FÆÇON

### DA GLEVET AN OFEREN DEVOTAMANT.

*Cantic ac Oræson devot evit anaout ar garantez eus hor Salver en hon andret er sacrifiç divin-mâ, hac evit en em excita da ur guir devotion ebarz, oc'h he ofr da Zoue gant an intantion a so requis,* Var ar ton dreist-ordinal eus ar *Stabat Mater*.

PEguer bras ê, o va Salver,
Ho trugarez en hor c'hêver,

O veza instituet
Ar sacrifiç benniguet.
Ur veich oc'h bet sacrifiet,
Pa oac'h ive crucifiet,
Evit dre un seurt moyen,
Hor prena-ni pec'herien.
Mæs ne doac'h quet c'hoaz bet contant
Gant ur sacrifiç quer sanglant,
Na institusoc'h ouzpen
Sacrifiç an Oferen.
Bemdez eta, ô va Salver,
En em offrit var an anter,
Eguis an oan egarad,
Evidomp-ni oll d'ho Tad.
Evit calmi en hor c'hêver
Eveus he justiç ar goler,
Hac a goueze var hor pen
Paneved hoc'h Oferen.
Admirabl eo ho madelez,
Ho touçder hac ho carantez,
En hon andret, va Doue,
Oc'h en em offr evelse.
Ha ni, siouaz! peguen ingrad
Omp-ni ouz hoc'h, ha c'houi quer mad!
Pa deuomp quement heb cessi,
Va Doue, d'hoc'h offansi.
Rac-se hremâ m'em eus regret
Eus va fec'hejou tremenet,
Balamour d'ec'h hu epquen,
O madelez souveren!
C'hoant am eus d'en em amanti
Gant ho craç, ha d'ho contanti,
O satisfia bemdez
D'ho justiç hed va buez.
Ma recevit en ho craç vad,
Dre ho poaniou hac hoc'h oll goad:
Pardonit d'in va maliç
Dre verit ho sacrifiç.
Perac n'am eus me em c'halon
Un hevelep devotion
Eguis a ve necesser
Da gaout en quer bras myster?
Eus ho maro ha passion
Eo ur representation,
O tigaç en hor speret
Quement hoc'h eus andurct.
Ur memor eo eus ho furnez,
Eus ho callout ha madelez:
Ennâ hoc'h eus compreuet
Hoc'h oll mysteriou secret.
Amâ dirac ho majeste
Ec'h asist un infinite
Eus a sperejou eürus,

Oc'h ho meuli, va Jesus.
Desir am eus gant ho ive
D'hoc'h enori, o va Doue,
O clevet en ho presanç
An Oferen gaot reveranç.
Rac-se me ofr ur sacrifiç
Gant hor mam aantel an Ilis
Ha gueneoc'h, va Redamtor,
Evit ho brassa enor.
Merentin d'ho Tad eternel,
D'ec'h-hu ha d'ar Speret Santel,
Tri ferson en un Doue,
Ur c'hloar ar vrassa ive.
Evit anaout en pebfæçon
Varnomp ho tomination,
Hac ez oump antierament
Diouzoc'h-hu dependant.
Evit caout sunj eus ho maro,
Hac eua an tourmanchou garô
A aoufrsoc'h evidomp oll,
Da viret na daëmp da goll.
M'en ofr ivez evit reota
Dre ar voyen excellanta
Graçou deoc'h, o va Autrou !
Eus hoc'h oll mad-oberou;
Evit caout ar remission,
Ha rei deoc'h satiafaction,
Eua a guement seurt pec'het
Hon eus, siouaz! cometet.
Evit ma obtenimp er fin
Digant ho madelez divin,
Ar graçou spirituel
Hac ar garçou tamporel.
M'en ofr deoc'h c'hoaz da enori
Ho mam sacr ar Verc'hes Vari,
Hoc'h oll ælez benniguet,
Hoc'h oll sænt ha sæoteset.
Evit ma teuint evidompni
Dirazoc'h da intercedi,
Evel m'hon eua-ni memor
Da renta dezo enor.
M'en ofr evit an aoaon
D'ho dilivra eua ho frison,
M'az aïnt eo ho parados
D'ho meuli ha da repos.
M'en ofr evit quement hini
M'az oun oblijet d'ho pidi,
Quen evit ar re veo,
Quen evit ar re varo.
Plijet gueneoc'h, o va Salver
Rei d'in ar c'hraç hac ar faver
D'assista er sacrifiç
Queo dîn ha ma'z eo requis.

Dreizoc'h, Gnerc'hes, her goulennan,
Digant ho Map divin breman,
Ma vezin participant
En Oferen devotamant.
Va Æl-mad a so em c'hêver,
Va faëron, va maërones guet,
Oll sænt hac ælez eifrus,
Ma recommandit da Jesus.
Er sacrifiç, n va ene,
Chomomp attantif gant Doue,
Lesomp sourciou ar bet,
Ma vezimp ennan parfet
Amen.

---

## CANTIC HAC ORÆSONOU DEVOT

*Var bep articl eus a bassion hor Salver, appliquet var bep articl ivez eus an Oferen, evit assista enni gant ur profit bras.* Var ton ar Cananeen, *O fils de David débonnaire.*

Pa'z a ar belec e-trese an auter, e represant Jesus oc'h antren er jardin Olivet.

O Va Jesus! a oue afflijet
Gant un dristidiguez mortel
Oc'h antren er jardin Olivet,
Er guel eus ho poaniou cruel;
En union d'ho tristidiguez,
Ec'h offran deoc'h va oll boaniou
Ma servijint d'am silvidiguez,
Dre verit hoc'h oll anquenniou. A.

Pa gommanç ar belec an oferen, d'ar *Confiteor* e represant Jesus o c'houesi ar goad en he oræson.

O va Jesus! en em brosternet
Ouz an douar dirac ho Tad,
Oc'h he bidi gant cals a respet
Ha gant ur c'houesen vras a c'hoad,
Grit ma rin ato va fedennou
Gant ferveur hac attantion,
Hac eleac'h goad ma scuillin daëlon
D'am pec'het gant contrition. A

*Livirît amâ ive ho* Confiteor *devotamant gant ar belec evit receo an absolven general digantâ eus ho pec'hejou.*

Pa bign ar belec ouz an auter da boquet dezi, Jesus a so

O va Jesus! hoc'h eus gouzanvet
Ar poq treitour eus a Iudas,
Bete soquen m'hoc'h eus en gaivet

Ho mignon gant un douçder vras:
Na bermetit quet ho trahissen
Gant pog ur goal gommunion,
Nac ouz va nessa e tisquezen
Nep droug a nep disunion. Am.

trahisset gant Iudas dre ur poq.

O va Jesus! a oue garrotet,
Ha treinet gant ar re vechant,
Torrit ar chaden eus va fec'het
Am dalc'h sujet d'an ærouant;
Ha gant liamou ho carantez
Erenit quer stard va c'halon,
N'am bezo jamæs ar volontez
D'hoc'h offansi en nep fæçon. A.

Pa'z a ar belec etrese al levr da gorn an auter, Jesus a so garrotet ha treinet da di Anna.

O va Jesus! hoc'h eus gant douçder
Un seurt javedad anduret,
Hac a so bet evit un trompler
Abalamour d'in quemeret;
Grit ma souffrin gant patiantet,
Abalamour d'ec'h-hu ivez,
Quement a vezo gret em andret,
A zroug hac a gontroliez. Am.

D'an *Introït*, pa ra ar belec sin ar groas var al levr, Jesus a receo ur javedad dirac ar pontif.

O va Jesus! en court Caïfas
Gant hoc'h Abostol renoncet,
Dre'n occasion m'en em gafas
Da doma etouez soudardet,
Ma mirit diouz goal gompagnunez
Na ve dre aon pe gomplesanç
E couezen en nep sempladurez
Hep caout egard ouz ho presanç. Amen.

Pa zistro ar belec da greis an auter, o lavaret *Kyrie, eleïson*, Jesus a so cacet da di Caïfas, eleac'h ma ooe renoncet gant Per, he abostol.

O va Jesus! hoc'h eus a druez
Ouz Per hoc'h abostol sellet,
Hac e lequeat epad he vuez
Da vouela dourec d'he bec'het,
Roït d'in an daëlou a binijen
Hac ur guir resolution

Pa zistro ar belec ouz an assistantet, o lavaret *Dominus vobiscum*, Jesus a zistro ouz Per evit uber dezâ anaout ha regreti he bec'het.

Da zerc'hel mat deoc'h hivizi-
quen
Ma rin ur guir gonfession. Am.

Pa'z a ar belec da lavaret an oræsonou hac an abostol, Jesus a so cacet da di Bilat.

O va Jesus! a oe faussamant
Dirac Ponç-Pilat accuset,
Hep e resoc'h na man na seblant
Evit beza calomniet,
Grit d'in, hep en em formalisa,
Sonfr beza hep ræson blamet,
Ha perseveri d'ho servija
Hep digourajamant ebet. Am.

Pa'z a ar belec eus an abostol d'an aviel, Jesus a so cacet eus a di Bilat da di Herodes, pehini er goapeas ac a lequeas guisca dezo ur saë lian, oc'h he zisprijout evel un innoçant.

Choui, va Jesus, en ti Herodes,
So bet hafoet ha disprijet
Gantâ couls ha gant tud he bales,
En ur fæçon exquis meurbet;
Bete ma viscoas deoc'h, va Salver,
Ur saë innoçant ha mezus,
Deffot ha na respontae'h ur guer
Ouz he c'houlennou curius.

Roït d'in ar gourej da soufrive
Beza goapeet gant an dud fall,
Ha da zisprijout ar vanite
Quer en dillad quen en traou all;
N'am dilesit quet da lavaret
Na da ober netrâ biquen
Evit beza ganto istimet:
Mæs evit plijout deoc'h epquen.

Pa zistro ar belec eus an aviel da greis an auter, Jesus a zistro eus a di Herodes da di Bilat.

O va Jesus! a oe digacet
Digant Herodes da Bilat,
Pere a one goude mignonet
Divar ho coust, O an egarad;
Grid ne rin forz evit tud vechant
D'en em ober a enep d'in,
Hac eus a bep seurt goall dretamant
Dioutz nc'h exempl ma profitin.

Pa zeu ar belec da zisôlôi ar c'halir goude an aviel, ...us a so divis-

O va Jesus! hoc'h eus acceptet
Ar vez hac ar gonfusion
Da veza bet en noaz divisquet
Gant cals a outraj evidon;

Roït d'in ar c'hraç d'enemdivisca
Diouz ar pec'het hac ar viçou,
Ha na d'inn qnet da gomparissa
Dirazoc'h noaz a vertuziou. Am.
O va Jesus! a oue tourmantet
Quer criz er flagellation,
Grit ma souffrin gant patiantet
Ar fouet ens ho correction,
Ha na zeuin dre nep pec'het marvel,
Ispicial a impurete,
D'hoc'h afflija biquen, va Salver,
M'ho servijin gant purete. Am.
O va Jesus! a so bet toullet
Ho pen dre va superbite,
Gant ur gurunèn a spern calet,
Da rei d'in an humilite:
Grit ma teuin d'en em humilia
En peb fæçon var an douar,
Ma teuot en eê d'am glorifia
Gant ur gurunen a c'hloar. Am.
O va Jesus! a oue poursuivet
Gant ar Iudevien d'ar maro,
Ha c'houi divlam ha just disclerïet
Gant Pilat memes dirazo,
Na bermetit quet e poursuiven
Enep hoc'h inspiration,
Da dransgresai nepret ho lesen
O c'heul va inclination. Amen.
O va Jesus! a oue disqueset
D'ar Iudevien casi en noaz,
Ho corf gant ar fouetou dispennet,
Ur goz vantel dreist ho tiouscoaz
En ho torn deou lequêt ur gorsen
Ha stag ouz ho pen adorabl
Un tourquet spern eguis curunen,
Beuzet ho pisaj en ho coad.

quet en noaz evit beza fouetet.

D'an offertor, pa offr ar belec da Zoue an hostif var ar bladen hac ar guin er c'halir, Jesus o veza staguet ouz ar pillier a so fouetet.

Pa c'holo ar belec ar c'halir abars dont da vonalc'hi he visiat, pen Jesus a oue goloet gant ur gurunen a spern calet.

Pa vonalc'h ar belec he visiat, Pilat a vonalc'h he zaouarn diouz Jesus, oc'h he anaout evit un den just ha santel dirac ar Iudevien.

Pa zistro ar belec ouz an assistantet, o lavaret : *Orate, fratres*, Pilat a zisquez Jesus d'ar Iudevien, o lavaret : *Ecce Homo*.

Neuse ar Iudevien a zeu da breferi Barrabas da Jesus

Ha c'boni en ur stad quen truezus
N'ho deoue truez ebet ouzoc'h,
Quent-se ar laer seditius
Barrabas a brefersont deoc'h;
Me so bet, siouaz! quen dinatur
Ha quen barbar en ho quêver,
O preferi deoc'h va flijadur
Ha va interest, va Salver.

Rac se me c'boulen pardon ousoc'h
Eus an hevelep disprijanç;
Na bermetitquet e teuen pelloc'h
D'ober deoc'h ur seurt preferanç:
Ha grit ma chomin deoc'h quer fidel
Na vezo netra eus ar bed
Capabl d'ober d'in ho tilesel
Evit plijout da den ebet. Amen.

D'ar Prefaç, *Per omnia sæcula sæcularum*, Jesus a so condaounet d'ar maro.

O va Jesus! a so bet barnet
Ouz ur groas iffam da vervel,
Grit ma vezin ive preparet
D'ar maro pa zeuot d'am guervel,
Ha grit d'in douja ho jujamant,
Non pas jujamant faus an den,
Ha na varnin quet injustamant
Va nessa ive birviqnen. Amen.

D'ar *Memento*, goude *Sanctus*, pa bed ar belec evit ar re veo, Jesus a zoug he groaa.

O va Jesus! hoc'h eus bet douguet
Ur groas poner evidon-me,
Grit ma touguin a galon barfet,
Va c'hroas evidoc'h hu ive,
Oc'h en em vortifia bemdez
Hac o renonç d'in va-unan,
Hac oc'h andurin gant carantez
Peb seurt trevel hs peb seurt poan.

Greomp hor *Memento* ive gant ar belea evit ar re veo

M'ho ped, va Jesus, da gaout memor
Eus vâ oll mad oberourien,
Evit ho cloar, o va Redamptor

Conservit ho servijerien;
Me recommand d'hoc'h va mignonet,
Va c'herent ha quement hini
M'ouzoc'h erfat ez on oblijet
Evito, va Doue, d'ho pidi. Am.

O va Salver! hoc'h eus en tri fleg
A c'houel ar Veronic eürus
Ho portret adorabl imprimet,
Pa sec'has ho façç truezus;
En teir puissanç eus va ene
Ho passion imprimet doun,
M'em bezo sonj ac'hanoc'h ive,
Ha ma ho quirin em c'halon. A.

O va Jesus! a so bet tachet
Ouz ur groas iffam evidon,
Hac hoc'h eus bet dreizan effacet
Hor scrit a gondaonation;
Toullit va c'halon dre an doujanç
Rac ho jujamanchou divin,
Evit bepret en obeissanç
D'ho courc'hemenou ma vevin.
Amen.

M'hoc'h ador hac ho car, va Salver,
So bet gant ar c'hruella gloas,
Var boes an tachoo ho corf poner
Savet a ispill ouz ar groas,
Diouz traou ar bet sivit va c'halon
Tennit-hi varzu-ac enoc'h,
N'en em stago quet en nep fæçon
Ouz netra bet nemet ouzoc'h. A.

Evel ma red ho coad precius
Ouz ho coulion digoret,
Eus anezo ive, va Jesus,
Ar funteun eus ho craç a red:
Var va ene'ta grit ma redo
D'he goalc'hi diouz va fec'hejo,

Pa vez astennet gant ar belec he zaouarn a ziouc'h an hostif hac ar c'halir ebars ho c'honsacri, an Veronic a zeuas da asten he gouel evit sec'hi he visaj da Jesus.

Pa vez ar belec oc'h ober sin ar groas a-ziouc'h an hostif hac ar c'halir abars ho c'honsacri, Jesus a so staguet ouz ar groas gant tachou.

Pa vez savet a huel an hostif consacret gant ar belac, Jesus crucifiet a so savet a-ispill ouz ar groas.

Pa vez savet ar c'halir ive goude ma vez consacret, goad Jesus a red eus ha c'houliou digoret ouz ar groas.

Ha ma quifin ar remed eno
Ouz ar goall demationo. **Amen.**

D'ar *Memento* gonde argorreou, pa bed ar belec evit ar re varo, Jesus a bed oua ar groas evit an natur humen ha memes evit he vourrevien.

O va Jesus! a bedas ho Tad,
Pa edoc'h ouz ar groas staguet,
Da rei pardon d'an dud ingrad,
Memes d'ho pourrevien galet;
Roït d'in ar vertu eus an douçder,
Da bardoni a galon vad,
Ha diouz hoc'h exempl, o va
Salver,
Eleac'h an droug da renta ar mad

Greomp hor *Memento* ive gant ar belec evit recommandi da ·Zoue ar re varo pere so er purcator.

Er *Memento*-mâ, o va Jesus!
Ho supplian da gaout memor
Eus an oll anaon hirvoudus
A so en tân ar purcator;
Dre ho maro hac ho passion
Dilivrit-hi eus o zourmant
Ar re m'em eus obligation
Dezo particulieramant. **Amen.**

Pa lavar ar belec, *Nobis quoque peccatoribus*, al laër deou en em gonvertis ouz Jesus.

O va Jesus! c'houi a brometas
Ho parados d'al laër-deou,
En heur ar maro pa regretas
Gant ur guirgueuz he oll grimou;
Roït d'in ar c'huez-se var ma
maro
Ma clevin gueneoc'h coulsh ac en
Ar c'homsou-mâ: *c'houi vezo hirio
Eürus em barados guenen.*
Amen.

Pa lavar ar belec ar *Bater*, a so seiz goulen enni, e represant ar seiz guer a brononças Jesus ouz ar groas.

Etre ar seiz guer, o va Jesus!
Hoc'h eus ous ar groas prononcet
Da sant Ian ho Mam garantezus
C'houi hoc'h eus bet recommandet,
Hac hoc'h ene d'ho Tad eternel,
P'edoc'h var ar poent d'he renta;
Va ene deoc'h, pazeuin da vervel,
A recomandan dreist pep tra. A.

*Evit en em recomandi d'ar Verc'hes sacr ive.*

O Guerc'hes sacr mam drugarezus,
Paz oun en personnaj sant Ian
Recomandet deoc'h gant va Jesus
Ho quemeran evit va mam :
Ha rac-se evel eus ho crouadur
Ho pêt ac'hanon ar sourci
En quement poan ha displijadur
A ouffe ma inquieti. Amen.

*Pa rann ar belec an hostif a ziouc'h ar c'halir, o tispartia an eil pez diouz eguile, ene Jesus a zisparti diouz he gorf o vervel er groas.*

O va Jesus! hoc'h eus anduret
Er groas evidon ar maro,
Grit ma teuin da vervel a speret
Da drauu ar bed-mâ var un dro,
Evit, pa deui va c'horf da vervel,
Ma'z aï va ene da repos,
O receo ar vuez eternel
Digueneoc'h en'ho parados. Am.

*Pa lez ar belec un tamic eus an hostif da zisquenn er c'halir, ene Jesus a zisquenn ebars el lymbou goude he varo.*

O va Jesus! c'houi a zisquennas
Da zilaç an eneou santel
Eus al lymbou, hac a chadennas
Satau hon adversour cruel;
Grit m'en trec'hin ha ma tisquenno
Eus ho coad sacr ar vertus vras
Er purcator evit ma tenno
An anaon eus an tân grisias.

*Pa lavar ar belec Agnus Dei, darn a oue convertisset eus ar vourrevien dre ar maro a Jesus.*

O Jesus hoc'h eus dre ho maro
Darn eus ho pourrevien touchet
Da regreti gant ur c'hueuz garo
D'ho peza ouz ar groas staguet;
Dre ar merit eus ho passion,
Grit ma vezin convertisset
Gant ur guir gueuz ha contrition
D'ho peza, siouaz! offancet. Am.

COMMUNION SPIRITUEL.

*Pa gommuni ar belec, o lavaret, Domine, non sum*

O Va Jesus! en ur bez nevez
C'houi pini a oue aebeliet,
Grit ma teuin d'ho sebelia ivez

*dignus, etc.* Va Autrou, n'edoun quet dîn ec'h antreac'h em estomac, Jesus a so sebeliet en ur bez nevez.

En ur galon purifiet:
N'edoun quet dîn e teuac'h em ene,
Clan eo ha louz gant ar pec'het;
Mæs livirit ur guær, va Doue,
Hac e vezo salo rentet.
Eo creis va c'halon em eus regret
D'ho peza offancet, va Jesus,
Hac e proposan d'en em viret
Ganthocraçdiouzpec'hetgrevus;
Enoc'h e credan hac e esperan,
M'en em resin d'ho volontez
C'houi hoc'h-unan eo a zesiran,
C'houi epquen eo va c'harantez.
Deut em ene'ta, deut, va Jesus,
Dre ho craç spirituelamant,
O c'hortos ma vezio quen eürus
D'ho receo ive realamant;
Ha grit ma vezin cheojet enoc'h
M'hor bezo ur memes speret,
Ha na vezin biquen diouzoc'h
Dre nep seurt pec'het separet. A.

Pa zen ar belec da voalc'hi he visiat aziouc'h ar c'balir ha d'ho sec'hi gant ar purificator, corf Jesus a voue goalc'het, ongantet ha lienet.

Goude mervel ho corf, va Jesus,
A oue goalc'het hac ongantet
Gant Joseph ha gant Nicomedus,
En ul lincer ve lienet;
Emc'halongritmahoc'hongantin
Dre'r pratic eus ar vertuziou,
Ha dre ar fervor m'hon contantin
Em oll œuvrou hac oll boaniou.
Amen.

Pa zeu ar belec da gaout al levr goude ar communion, Jesus a so ressuscitet a varo da veo.

Va Salver eus ar bez sortiet
Ha ressuscitet glorius,
Eus a bep viç ar bed milliguet
Grit ma quitaïn victorius;
Hac dre ho craç ma ressuscitin
O cunduin ur vuez nevez.
Hac en ho cloar ma apparissin

Unan an deziou-mâ ivez. Am.
Va Jesus, hoc'h eus rejouisset
Ho Mam quer hac hoc'h ebestel,
Pa'z oc'h bet dezo apparisset
Gant ur gloar vras hac imortel;
Pa n'allan er vuez-mâ ho quelet,
Roït d'in an eur, me ho supli,
Gant ho sent hæc ho Mam benniguet
Er vuez all d'ho contempli. Am.
O va Jesus, ho poe'r vadelez
Da chom da rei instruction
D'ho tisquibien epad daouguendez
Goude ho ressurection,
Plijet gueneoc'h ato va c'helen
Ma rio bepret ho volontez,
Hep terri jamæs nep gourc'hemen
Eus ho lesen a garantez. Amen.
O va Jesus, a so bet pignet
Gant gloar ha triomph bras en eê
Dirac ho tisquibien benniguet,
Grit m'az aïmp-mi d'ho c'heul ive,
Ha ma raïmp hon oll antretien
Gueneoc'h ha gant ho sænt eno,
O tisprisout en traon terrien
Pa na de hou-mâ ê hor bro. Am.
Va Jesus, hoc'h eus bet digacet
Ar Speret-Glan d'ho tisquibien,
Pa edont assambles unisset
O perseveri d'he c'houlen;
Grit ma teuigant heseiz doneson
D'ober em ene he zemeuranç,
Evit ma roi d'in en oræson
Hac er mad ar berseveranç.
Amen.

Pa zistro ar belec ouz an assistantet, o lavaret *Dominus vobiscum*, Jesus a so apparisset d'he zisquibien o lavaret dezo ive: *ar peoc'h ra vezo gueneoc'h.*

Pa zeu ar belec d'ar c'hollectou pe d'an oræsonou diveza, Jesus a chom gant he zisquibien e spaça zaouguent dez, goude ma voa ressuscitet, evit ho instrui.

Pa zistro ar belec da lavaret *Ite, Missa est*, Jesus, goude beza lavaret d'he zisquibien, *iit da brezec an Aviel dre'r bed*, a bignas en ho freanç en eê.

Pa ro ar belec ar venediction en fin an oferen, Jesus a zigaç ar Speret Santel d'he zisquibien.

**ACTION** *a c'hraç evit trugarecat Jesus goude an Oferen, oc'h en suplia d'hon renta fidel en he servij epad an deiz.*

M'Ho trugareca, o va Salver !
M'ho meul, va Autrou souveren,
Da vezâ grêt d'in quer bras faver
Da assista en oferen :
Ma n'am eus quet assistet enni
Gant an devotion requis,
Ho pedan ive d'am pardoni
Dre'r vertuz eus ho sacrifiç.

Me bed ho mam ar Verc'hes Vari,
An æles hacar sænt eürus,
Da renta deoc'h gloar ha meuleudi
Evidon aio, va Jesus :
Meulet ra viot da virviquen
Eus ar faveriou admirabl
A zigacit d'ho servijerien
Dre ho sacrifiç adorabl.

N'em eus quet ho quiteet, va Salver,
Hep caout ho penediction,
Digant ar belec oua an Auter,
Ma rin ersat peb action ;
Rae-se bremâ me ia gant fiziang
Elec'h ma fell d'hon polontez,
Evit labourat gant dibjanç
Da gontanti ho carantez.

Epad an deiz em bezo memor
Eus ar c'hraç am eus recevet
Da veza hirio, va Redamtor,
En hoc'h oferen assistet ;
Diouall a rin diouz an danjerou
Ha diouz peb seurt occasion
Da goll ar froez eus he mysteriou
Hac eus ho penediction.

Hoguen me ho suplı, va Jesus,
Dre veritou ho passion,
Grit d'in rebarb aio courajus
Ouz pep seurt goall tentation,
M'ho servijin gant fidelite
Hirio hac epad va buez,
Ha ma c'hilin ur eternite
Ho meuli gant ho sænt ivez
Aman.

### UN DREDE FÆÇON PE EXERCIÇ,

Pehini so berroc'h da glevet devotamant an Oferen.

CANTIC *evit ofr da Zoue ar sacrifiç divin eus an Oferen, hervez intention an Ilis.* Var an ton : *Presantomp oll guitibunan.*

OFfromp da Zoue ar sacrifiç,
Netra na deus a guer bras pris
Evel Jesus crucifiet
En oferen represantet.
A greis va c'halon ec'h offran
Da Zoue an oferen-man,
Evit adori an Dreindet
Hac he drugarecat parfet.
Da drugarecat an Autrou
Eveua he oll mad-oberou,
Hac evit caout memor ato
Eus he boaniou hac he varo.
Evit'obteni he c'hraçou,
Hac effaci va fec'hejou,
Ouspen evit an anaon
D'ho dilivra eus ho frison.
Offr a ran c'hoaz ar sacrifiç
Evit ezomou an Ilis;
D'ar fin evit quement hini
Ma'z oun oblijet da bidi.
Guerc'hes Vari, o va itron,
Va Æl gardien, va fæ̈ron,
Va maërones ha sent eürus,
Ma recommandit d'am Jesus.
Bremâ-souden, o va Salver,
En em gueffot var an auter,
Grit ma vezo'ta preparet
Va c'halon d'ho tiguemeret.
Er sacrifiç, o va ene,
Chomomp attantif gant Doue,
Lesomp sourciou ar bedmâ
Evit epquen entent outâ.
Amen.

*Evel ma'z eo an oferen ur memor hac ur represantation eus a vuez hac a varo Jesus-Christ, ne ouffac'h quet evel am eus roet dija da entent diaroc, exerci guel devotion enni eguet sonjal devotamant petra en deveus grêt hac anduret evidoc'h adalec ar gommança-*

*mant bete ar fin eus he vuez. Quement-se eo en deveus recommandet deomp he-unan, quellies gueich ma offrimp ar sacrifiç divin-mâ, pe ma assistimp enna, mar er graïmp en coun hac en memor anezan. Evit ar fin-se'ta e lequear deoc'h amâ c'hoaz en ur c'hantic un explication all berroc'h eus a guement articl so en oferen, eleac'h ma vellot penaus eo represantet er sacrifiç-mâ non pas epquen an histor eus a bassion hor Salver, mæs ive an histor eus he vuez en abreje, ha petra dleit da sesirout ha da c'houlen digant Doue var peb-hini eus an articlou a so expliquet deoc'h amâ en ur fæçon profitabl, diouz an hini tost-da-vad a ro sant Frances de Sal en he Introduction d'ar Vuez devot, da glevet an oferen.*

*Goude ma ho pezo'ta offret da Zoue ar sacrifiç divin-mâ dre ar c'hantic diaraoc, ha lavaret gant queuz d'ho pec'hejou ar* Confiteor *assambles gant nep a respont ous an oferen, evit receo an absolven general, pehini a ro neuse ar belec da guement a vez presant, mar besont dispoeet mad, e commançot da vedita en articlou pere ro er c'hantic-mâ varlerc'h, o lavaret ur* Pater *hac un* Ave, Maria, *mar quirit, var peb-hini anezô, evit goulen ar c'hraç pehini so merquet deoc'h da c'houlen dindan peb articl.*

---

## Cantic var un explication devot

*Eus an Oferen, conformamant da vuez ha da varo hor Salver.* Var an ear gallec : *En vain résistez-vous,* pe, *O renonç d'am squiant, etc.*

AN oferen santel a so un abreje
A vuez Jesus-Christ, map unic da Zoue :
Selaouit anezi ar guir explication,
Ma assistot enni gant mui a zevotion.

*Livirit ur* Pater *evit peb-hini eus ar goulennou somm.*

Dre an *Introït*, pe ar gommançamant
Eveus an oferen, ententit sclæramant

Da guement a zesir bo devoa'n tadou santel
Eus an donediguez a Vap an Tad eternel.
*Goulennit ur desir bras d'he zoniguez a c'hloar ive.*
*Kyrie, eleïsan* quellies repetet,
A ro deoc'h da entent mouez ar batriarchet
Ha mouez ar brophetet, o c'houlen a bell amser
An donediguez-se a Jesus-Christ hor Salver.
*Goulennit he zonediguez a c'hraç en hoc'h ene.*

*Gloria in excelsis* a ro deoc'h da gompren
Ar c'hinivelez sacr a Jesus Doue ha Den;
Hac an ORÆSONOU a vez goude lavaret
A signifi e oe d'he Dad en templ presantet.
*Livirit ive gant ar belec ar* Gloria in excelsis, *pe-hini a gueffot en latin hac en brezonnec varlerc'h ar c'hantic-mâ, da veuli Doue; ha goulennit ma recea ho calon oc'h he fresanti dezâ.*

An ABOSTOL ive a zigaç en memor
Ar bredication a sant Ian-Vadezour,
O prepari an hent araoc be Vestr benniguet,
Ma vise gant ar bobl guell a se diguemeret.
*Goulennit ma en em breparot d'he siguemeret ive.*

Varlerc'h an ABOSTOL a len ar GRADUEL,
Hac a disquez e teuas cals a dud infidel
Touchet dre ar c'homsou a sant Ian ar precursor,
D'en em gonvertissa ouz Jesus hon Redamtor.
*Gaulennit m'en em gonvertissat dre ur guir binijen.*

Ret e c'bouffac'h erfat penaus an AVIEL,
O veza lavaret en tu-deou d'an auter,
A so ur merc anat eus ar bredication
A eureu Jesus-Christ quent eguet he bassion.
*Goulennit ar c'hraç da brofita eus a gomsou Doue.*

Dreizi eus an tu-cleiz eo ez omp tremenet
D'an tu-deou, me lavar, d'ar c'hraç eus ar pec'het;
Tremenet omp dreizi eveus an traou tamporel
Hac eveus an traou vean d'ar pez a so eternel.
*Goulennit sevel ho calon dioux an douar etrese an ef.*

Pa's ear d'an AVIEL, sivit en ho sa,

Evit disquez ez oc'h prest da obeissa
Da lesen Jesus-Christ en Aviel discleriet,
Ha da drec'hi ar c'hic, ar bed hac an drouc-speret.
*Goulennit ar c'hraç da drec'hi an tri advers our-mâ.*

Oc'h ober sin ar groas, liquit ho meud a-blat
Var ho tal, ho quenou ha var hoc'h estomac,
Da zisquez n'hoc'h eus quet a vez o veza c'hristen,
Nac evit heul Jesus o veva diouz he lesen.
*Goulennit beza fidel da heul Jesus ha d'he servija.*

Ar GREDO a zisquez e troas ous hor Salver
Nombr bras a zisquibien ouspen an ebestel,
Hac en heulie ar bobl o velet he viraclou,
Hac oc'h ajouti feiz d'he bredicationou.
*Goulennit ur feiz gre hac ur feiz beo en lesen Doue hac en intantion-se lavarit en andret-mâ ho* Credo *brezonnec, pehini so en commançamant al levr-mâ.*

D'an OFFERTOR, sonjit penaus en em offras
Hor Salver evidoc'h da vervel en ur groas,
Sacrifiç an oferen a offrot dezâ ive,
Oc'h he drucarecât eveus ar faveur vras-se.
*Goulennit ur resination antier da volontez Doue.*

Ar SECRETOU gouda iselic lavaret,
A ro deoc'h da anaout ar c'hollectou secret
A reas ar Iudevien assambles quen-entrezo,
Evit gout p'e fæçon lacât Jesus d'ar maro.
*Goulennit na gonsantot james d'ar pec'het marvel.*

Hoguen ar PREFAÇ cre, pehini a finis
Dre ar c'homsou joaius HOSANNA IN EXCELSIS,
A represant a reas he antre meurbet solem
Jesus dissul Bleuio er guear a Jerusalem.

*Goulennit ma antreo dre ur gommunian vad en he calon.*

Epad ar SECRETOU pere a so goude,
E tleit consideri passion Map Doue:
Gorreou an hostif hac ar c'halir consacret
En represant er groas pa oue d'an nec'h gorroet.
*Goulennit an devotion da bassion hor Salver, ha*

*livrit an* AVE VERUM *hac an* AVE, VERE SANGUIS,
*pere a so amâ varlere'h, evit he adori.*

Dre ar PATER NOSTER ê deoc'h sinifiet
Oræson Jesus-Christ pa oe crucifiet:
Ar maro anezan considerit attantif,
Pa vellot separi etre daou bez an hostif.
*Goulennit mervel ive d'ho couall inclinationou.*

Pa gleffot lavaret teir gueic'h AGNUS DEI,
Meditit ar gouelvan eveus an teir Mari,
O velet maro mic Jesus ho muia caret,
Hac he gorf precius eveus ar groas disquennet.
*Goulennit ar c'hraç da vouela gant regret d'ho pe-c'hejou.*

Dre ar GOMMUNION eo an anterramant
Eus a gorf hor Salver sinifiet patant,
Ha dre ar POSTGOMMUN canot gant rejouissanç
He ressurrection pîni ê hon esperanç.
*Goulennit ressuscita gantâ spirituelamant, ha grit ive amâ ur gommunion spirituel pehini a gueffot en ur fæçon eas amâ varlerc'h an adoration d'ar gorreou.*

Pa lavar ar belec en ur distrei ouzoc'h,
DOMINUS VOBISCUM: *Doue ra vô gueneoc'h,*
Sonjit e roas Jesus, goude ma ressuscitas,
Ar peoc'h d'he zisquibien, dezo p'en em disquezas.
*Goulennit ar peoc'h hac ar repos a gonsianç.*

An ITE MISSA EST, oc'h avertis ive
Eus an ascançion a Jesus-Christ en eê;
HA BENEDICTION ar celebrant a zisquez
E reas ar Speret-Glan gueichal he zonediguez.
*Goulennit benediction ha donæsonou ar Speret Santel.*

Ar bredication eveus an ebestel,
O veza rentet leun eus ar Speret Santel,
O sarmon d'ar bed oll evit ho c'honvertissa,
So deoc'h represantet dre'n AVIEL diverâ.
*Goulennit m'en em gonvertisso ar bec'herien ous Doue.*

Evit goulen ar c'hraç conform da bep unan
Eus an articlou discleriet deoc'h aman.

Livirit ur PATER hac un AVE MARIA
En quever peb articl a roer deoc'h da vedita.

*Grit ivez amâ un action a c'hraç pehini a gueffot en finan exerciç-mâ, da drugarecat Doue goude an oferen.*

---

## ◆ CANTIC VAR AR GLORIA IN EXCELSIS,

*Pehini a vez canet en oferen, hac a ellet da gana var* an ear gallec: *Notre père qui êtes dans le ciel*, ou bien, *Aimable volonté de Dieu.*

| | |
|---|---|
| GLoria in excelsis Deo: et in terrâ pax hominibus bonæ voluntatis. | GLoar deoc'h, va Doue, hon Autrou,<br>En huela eus an êvou,<br>Ha var an douar ur peoc'h guirion<br>D'an dud a so a volontez vad: |
| Laudamus te.<br>Benedicimus te.<br>Adoramus te.<br>Glorificamus te. | Ni ho meul gant benediction<br>Hac a zeu d'ho trugarecât. |
| Gratias agimus tibi propter magnam gloriam tuam. | Gant reveranç ni hoc'h ador,<br>Ni ho glorifi gant enor,<br>Ni a rent deoc'h graçou eternel,<br>Rac ma'z êbras ho cloar meurbet, |
| Domine Deus, rex cœlestia, Deus pater omnipotens. | Autrou Doue, roue celestiel,<br>Doue an Tad oll-galloudec. |
| Domine, Fili unigenite, Jesu Christe. | Autrou, map unic da Zoue,<br>O Jesus-Christ, Doue ive, |
| Domine Deus, Agnus Dei, Filius Patris. | Oan Doue, map an Tad eternel,<br>A effaç pec'hejou ar bed,<br>Ho pêt truez ouz ho pobl fidel,<br>Hac hor pardonit, ni ho ped. |
| Qui tollis peccata mundi, miserere nobis. | C'houi pehini dre ho poaniou<br>A effaç hon oll pec'hejou, |
| Qui tollis peccata mundi, suscipe deprecationem nostram. | Plijet gueneoc'h receo hon requet<br>Ha caout truez ouzomp erfad, |
| Qui sedes ad dex- | C'houi pehini a so asezet<br>An tu deou da Zoue ho Tad.<br>C'houi hoc'h-unan a so santel, |

Ha dreist an oll meurbet huel;
C'houi hoc'h unan ê hor guir
Autrou,
Assambles gant ar Speret-Glan,
En gloar Doue ho Tad en evou
Bezit meulet gant peb unan.
Evelse bezet grêt.

teram Patris, miserere nobis.
Quoniam tu solus Sanctus, tu solus Dominus, tu solus Altissimus, Jesu-Christe, cum Sancto Spiritu in gloria Dei Patris. Amen.

*Elec'h* Credo *pehini a vez canet en oferen, ec'h ellot recita d'ar memes poent ar c'hantic pehini a gompren un abreje eus ar feiz catholic, hac a guefot en commançamant al levr-mâ, varlerc'h Offiç an Hano a Vari, peautramant ar* Gredo *simpl pehini so avaoc ar memes Offiç.*

---

## CANTIC EVIT AR GORREOU.

*Var an* Ave, verum, *hac an* Ave, vere Sanguis.
Var an ear gallec, *Hé! qu'est-ce que j'entends ? Amis, je vous réveille.*

M'Hoc'h ador, guir gorf sacr,
Gant ar Verc'hes bet ganet,
C'houi hoc'h eus ur maro hacr
Evit an den gouzanvet;
Pa edoc'h ouz ar groas,
Euz ho costez toullet
Dour ha goad a redas
D'hor goalc'hi diouz pec'het;
Bezit deomp viatic
Pa finissimp hor buez;
Jesus douç, map Mari, *bis.*
Sellit ouzomp a druez.

Ave, verum corpus natum de Mariâ Virgine. Verè passum, immolatum in cruce pro homine, cujus latus perforatum undâ fluxit cum sanguine. Esto nobis prægustatum mortis in examine. O dulcis! o pie! o Jesu! Fili Mariæ, miserere nobis! Amen.

M'Hoc'h ador gant respet,
O goad sacr ha precius,
A so bet sortiet
Gant dour a gostez Jesus.
C'houi bezit cusul d'in,

Ave, vere sanguis Domini nostri Jesu-Christi, qui de latere ejus cum aquâ fluxisti,

| | |
|---|---|
| tu mihi sis consilium, protectio atque defensio corporis et animæ in præsenti vitâ et in futuro sæculo. | Ha guir protection, Evit ma resistin Ouz peb tentation; D'am c'horf ha d'am ene Bezit er vuez presant, Hac ive bè goude, *bis.* |
| Amen. | Un difenner puissant. Amen. |

## CANTIC VAR UN ADORATION.

*Hac ur bedennic devot da Jesus, pa vez gorroet pe savet an hostif hac ar c'halir en oferen d'ar gonsecration, ha pa ve roet ar venediction gant ar Sacramant.* Var an ear gallec : *Venez, venez, Esprit Saint, dans nos cœurs.*

ME hoc'h adur, va Doue, va Salver,
Er sacramant divin eus an auter,
Eleac'h m'ema gant ho tivinite
Ho corf santel, ho coad hac hoc'h ene.
O Jesus-Christ, c'houi hoc'h eus lavaret,
Diouzan douar pa visac'h exaltet,
Penaus an oll a zensac'h davedoc'h,
Gant graçou cre oc'h ho sacha gueneoc'h.
Rac-se p'oc'h bet diouz an douar savet,
Ouz ur groas prenn goude ma oac'h staguet,
Hor c'halonou ni ho ped da c'horren
Var-zu an eê diouz an traou terrien.
Tennit gueneoc'h bepret hor volontez
Gant ar chaden eveus ho carantez,
Na vezimp mui diouzoc'h separet,
Ha na vanquimp birviquen d'ho caret.
Hor goalc'hit neat diouz hon oll bec'hejou
Gant ar goad sacr eveus ho conliou;
O va Jesus, dre verit ho maro
Bezit ouzomp trugarezus ato. Amen.

## CANTIC VAR AR GOMMUNION

***Spirituel**, pa gommuni ar belec ivez en oferen.* Var en ear gallec : *Chrétien, si vous êtes prudent.*

ME a gred enoc'h, va Doue,
Me hoc'h ador gant ur feiz gre ;
Enoc'h epquen ec'h esperan,
C'houi dreist peb tra oll a garan.
Desir am be, Salver ar bed,
D'ho receo brema en effet,
Evit imprima em c'halon
Ho maro hac ho passion.
Mæs, va Jesus, ne d'oun quet dîn
E teuac'h da antren em peultrin ;
Livirit ur guer couscoude,
Hac e reot salo va ene.

Queuzam eus d'ho peza offancet,
Va Doue, dîn da veza caret;
Me a bropos ferm da dec'het
Gant ho sicour diouz peb pec'het
Deut, va Jesus, deut, va Doue,
Gant ho craç divin em ene.
D'he maga spirituelsmant
Dre'r vertu eus ho sacramant.
Meulet ra viot, va Salver,
Er sacramant eus an auter
Gant an oll æles benniguet
Hac an oll sænt ha sænteset. Amen.

### AVIS EVIT AR GOMMUNION SPIRITUEL.

*Ar re-ze a gommuni spirituelament, eme catekismou a e'honcil a Drant, pere, o caout ur feiz beo hac ardant en carantez Doue, a zeu dre ho desir hac ho c'hoant da zibri ar bara celestiel-se a so proposet deomp er sacramant adorabl eus an auter; da lavaret eo, deveus un desir carantezus d'en em unissa gant Jesus-Christ ha d'en em vagan anezan er gommunion, pe deus a hini e recevont ar c'hraç evit ha na recevont ar sacramant ; ha ma na dennont, eme ar c'hatekismou santel-mâ, eus ar gommunion spirituel-se an oll frouez a eller da dennâ eus ar gommu-*

***nion reel ha sacramantel, e tennont anezi couscoude certenamont ur profit bras meurbet evit ho silvidiguez. Ela levr ar Gombat spirituel e queffot ive un avis profitabl evit ar gommunion spirituel hac ar fæçon d'he ober aliez.***

## CANTIC VAR UN ACTION A C'HRAÇ

*Da drugarecaat Doue goude an Oferen.* Var an ear gallec. *Esprit divin, venez repandre.*

GRaçou deoc'h, va Doue, a rentan
Evit ar sacrifiç divin
M'hoc'h eus grêt d'in assista ennan,
Daoust peguement m'az oun indin.
Ho trugarcat a ran ivez
Da veza squillet evidon
Ho coad, pa immolsoc'h ho pues
En sacrifiç ho passion.
Dre'r maro criz hoc'h eus bet souffret,
Grit ma rin eus ar graçon-se
Un usaj mad, pa'z int deoc'h coustet
Quer ker, va Jesus, va Doue.
Pardonnit d'in an distraction
Am be arretet em speret,
Ha roït d'in ur guir devotion
Da zont en oferen bepret.
Dre verit ho coad sacr, va Salver,
Hoc'h eus bet squillet ouz ar groas,
Hac hoc'h eus offret var an auter,
Ma mirit hirio diouz peb noas.
Evit senti ouz ho volontez,
Grit ma vevin en ho toujanç,
Ha m'ho servijin gant carantez
Epad an deiz hep neglijanç.
Meulet ra viot, o va Jesus,
Eus ho madelez admirabl,
Gant hoc'h oll sænt hac ælez eürus
En ho sacramant adorabl.
Amen.

## CANTIC VAR AN ŒUVROU A DRUGAREZ,

*Pe deus ar re tleomp exerci muia haç a allimp epad an deiz, goude beza bet deomp ar c'hraç da assista en oferen, evit ma vezimp anaoudec en andret hor Salver en personaj vemprou hon hentez.* Var ton Guers *an Itron Vari-a-Druez,* pe Guers *Dom Mikel Noblets.*

EVit beza guir gristen
Ha plijout da Zoue,
E tleit exerci laouen
En profit hoc'h eoe,
An œuvrou a drugarez
En aodret ho nessa,
O soufr he gontroliez
Hac oc'h he assista.
Daou seurt a so d'hoc'h merquet
Eus an oll œuvrou-se;
Chetu-hi amâ discleriet;
Seiz int euz a bep re:
Ar re guenta so galvet
Œuvrou spirituel,
Hac an eil re so hanvet
An œuvrou corporel.

*An Œuvrou spirituel.*

1. Ar re inorant desquit
En ho silvidiguez.
2. Nep a fazi corrijit
Gant ur guir garantez.
3. Da nep en deveus izom
Roït cusul vad bepret,
4. Ha roït consolation
Da nep so afflijet.
5. Souffrit patiantamant
A bep seurt injuriou.
6. Pardonit antieramant
A bep seurt offançou.
7. Offrit evit ar re veo
Da Zoue ho peden,
Hae evit a re varo
Hac hoc'h adversourien.

*An Œuvrou corporel.*

1. Roït da zibri d'ho nessa,
Ma n'en deus quet a voet.
2. Ha roït ive da eva
Da nep en deus sec'het.
3. Da nep so noaz e gro-c'hen
Roït dillad d'he c'holo.
4. Guelit ar brisonerien
O rei soulaj dezo.
5. D'ar re glan rentit bisit
Dreist peb tra d'ar beaurien.
6. Ar belarinet lojit
Hac an estranjourien.
7. Sebeliit ar re varo,
Ma viot erguis-se
Disposet pa deui ho tro
Da vont dirac Doue.

### PEDEN.

VA Doue, ma ho supli,
Grit d'in ar c'hraç bremâ,
Da heul ha da exerci
An œuvrou santel-mâ,
Evit ma viot ive
Trugarezus ouzin,
O soulaji va ene,
Eus ar bed-ma pa'z in.
Amen.

---

## CANTIC VAR AN EIZ EURUSDET

*Eus an Aviel, evit ma lacaïmp hor poan da bratica bemdez en ur fæçon bennac ar guentel a ro deomp hor Salver enno.* Var an ton ordinal ac ancien.

CLevit eiz quelennadurez
A zisclerias var ur menez
Jesus hor mæstr celestiel,
D'an ebestel, d'an ebestel.

1. Eürus ar re baour a galon;
Raceo a raïnt an donæson
Eus a rouantelez an eê
Digant Doue, digant Doue.

2. Eürus ar re so douç ha mad,
O pardoni a galon vad;
Jouissa a raïnt aus an douar
Pell diouz glac'har, pell diouz glac'har.

3. Eürus ar re squill daëlou
Gant ur guir gueuz d'ho fec'hejou;
Un deiz e vezint consolet
Hep mar ebet, hep mar ebet.

4. Eürus ar re ho deveus naon
Da servija Doue a galon,
Rac ma vezint rassasiet
Er joaüsdet, er joaüsdet.

5. Eürus ar re so truezus
Oc'h assista memprou Jesus:
Jesus ivez en devezo
Truez outo, truez outo.

6. Eürus ar re ho deus bepret
Ur galon neat a bep pec'het;
Ar guell ho devezo en eê
Eus a Zoue, eus a Zoue.

7. Eürus ar re so pacific,
Rac tretet vezint manific,
Pa vezint galvet gant Doue
He vugale, he vugale.

8. Eürus ar re a soufr joayus,
O renta servij da Jesus;
Mont a raïnt d'he rouantelez

Gant an Ælez, gant an Ælez.
Va Salver, gant humilite
Ni a supli ho majeste,
Grit ma c'heulimp un seurt quentel
Bete mervel, bete mervel.
Amen.

---

## CANTIC VAR PEC'HEJOU,

*Particulieramant var ar re gabital, galvet communamant ar seiz pec'het marvel, ha var ar vertuziou control dezo evit ma tiouallimp ous ar re guentase, ha ma pratiquimp ar re zivezа-ma epad an deis.* Var an ton, *Contemplit an hent bras.*

GOude beza guelet
Ar mad so necesser
Evit beza salvet,
Da bep den da ober,
Dre gonsecanç an droug
So ret deomp da lesel,
A rest bremâ da c'hout
M'en detestimp fidel.

An droug ma tleomp tec'het
Gant horrol dioutâ,
Eo certen ar pec'het,
Pîni ne de quet tra
Nemet quement a vez
Grêt, lavaret, sonjet
Enep ar volontez
A Zoue, pe leset.

Daou seurt pec'het a so,
Original unan,
Hac a zeu var un dro
Gant an den er bed-man:
Actuel eguile,
Hac a guemeromp-ni
Oc'h heul hon liberte;
Pa ouzomp ræsoni.

Ar pec'het actuel
So a zaou seurt ive;
Unan a so veniel
Ha marvel eguile:
Ne ra quet ar c'henta
Coll Doue nac he c'hraç,
Hoguen couscoude e ra
Ouz hon ene gaou bras.

Dont a ra d'hor ienaat
En carantez Doue,
Ha d'hon diegussaat
En he servij ive;
Ar poaniou tamporel
A veritomp dreizan,
Ha d'ar pec'het marvel
Omp disposet gantan.

Mæs ar pec'het marvel
A ra coll graç Doue
Hac ar gloar eternel,
O laza hon ene;
Hac ouspien hon rent dîn
D'ar poaniou infernal
A dle padout hep fin
En ur prison teval.

Seiz so ispicial

A bec'hejou marvel ;
Ar seiz viç capital
Eo e tleer ho guervel,
Rac ma'z int ar sourcen
Eusan oll bec'bejou,
Peautramant ar pen
Eus a bep seurt viçou.
Evel superbite,
Avariçdet, avi,
Coler, lubricite,
Gourmandis, diegui :
Chetu an hent ledan,
A lavar hor Salver,
A gundu gant satan
D'an maro eternel.
An nor bac an hent enq
A gundu d'ar vuez
Eleac'h ma ema'r sænt,
So seiz vertux ivez :
Chastete, tamperanç,
Douçder, humilite,
Carantez, dilijanç
Ha liberalite.
Orgouil a vez chasset
Gant guir humilite ;
Hac ar avariçdet
Gant liberalite ;
Hac oll lubricite,
Autramant al luxur,
A vez gant chastete
Banisset a dra sur
An avi a drec'hot
Dre voyen carantez ;
Dre zouçder e cassot
Peb seurt buaneguez ;
Goudaan damperanç
A vir ouz gloutoni,
Ha dre an dilijanç
E lamer diegui.
Cassaomp ar viçou-se
Mui eguet ærevent ;
Casseet int gant Doue,
Casseet int gant ar sænt :
Caromp ar vertuziou
A so control dezo :
Anes, gloar an êvou
Birviquen n'hor bezo.
N'en em abusit quet,
Eme ar Scritur sacr :
Ne d'aï d'ar joaüsdet,
Muguet un idolair,
Na lubric, nac aoultrier,
Nac avaricius,
Na voler, na mevier,
Na teod malicius.
Ma n'en em amantit
Diouz peb pec'het marvel,
Ha ma n'en em rentit
Henvel ouz ur buguel,
M'en assur deoc'h certen,
Eme Salver ar bet,
N'en antreot birviquen
En bro an eürusdet.
Besomp hivisiquen
Donç hac humbl a galon,
Na zisoblijont den
Expres en nep fæçon,
Ha bezomp liberal
En andret ar beorien,
Ma vezimp er bed all
Eürus dre ho moyen.
Caromp mad bon hentez,
Hep caout avi ontâ ;
Quent-se gant carantez

Procuromp-en dezan :
Bevomp en chastete,
Oc'h en em zerc'hel pur
A gorf hac a ene
Dinuz peb pec'het impur.
Tec'homp diouz gourmandis,
Magueres ar viçon,
Bezomp sobr en peb guîz,
Ha iunomp aviziuu :
Servijomp hor Salver,
O veza sourcius

Da ober hon dever,
Hep beza diegus.
Va Salver benniguet,
Hep d'hoc'h n'ellomp natra ;
Dre ho craç, ni bo ped,
Ato d'hon assista,
Ma trec'himp ar viçou,
Ha ma c'hallimp goude,
Oc'h heul ar vertuziou,
Mont d'ho quelet en eê.
Amen.

---

## EXERCIÇOU DEVOT

Evit ar sacramanchou, dre voyen pere ec'h acquisitomp graç Doue, pehini so necesser deomp evit ober ar mad ha lesel an droug hon eus guelet a-ziaraoc.

### CANTIC VAR SACRAMANCHOU AN ILIS.

*Pet so anezo, ha pe da dra e servijont deomp.*

Var an ton: *Christen, mar desirit ober.*

N'Hon eus hon-unan ar c'hallout
Na d'en em viret ouz an drouc,
Na da ober ar mad ive,
Hep ar sicour a c'hraç Doue.
Ar c'hraç a vez acquisitet,
O tostât eguis ma eo dlêt
Ouz sacramanchou an Ilis :
Rac-se ho disquit so requis
Brema'ta clevit an hano

Eus a bep-unan anezo,
Ha goude-se an effejou
A broduont en eneou.
Seiz int, so galvet badiziant,
Confirmation, sacramant
Eus an auter, ha pinijen,
Urz, priedelez ha nouen.
Ar vadiziant a rent an den
Buguel da Zoue ha c'hristen
Oc'h he voalc'hi diouz ar pec'het

A den gantâ pa vez ganet.

Rei a ra'r gonfirmation
Nerz deomp ouz an dentation,
Ha da chom ferm en ho lesen
Au despet d'hon adversourien.

Pinijen a lam ar pec'het
Goude'r vadiziant commetet,
Ouzpen ma'z eo ur remed cre
D'hon ampeich na bec'hemp arre.

Er sacramant eus an auter
Ema Jesus-Christ tout-antier,
Evit mezur hon eneou,
Ma crisqui enno he c'hraçou.

Dre'n nouen e vez effacet
Ar restadou eus hor pec'het,
Hac hon rent cra da aoufr hor poan
Ha da resista ouz Satan.

Ha mar be profit hon ena,
E ro d'ho c'horf iec'het ive;
Rac-se p'en em guessomp goall glan,
E rencomp caout recours dezan.

Dre'n urz e vez grêt beleien
Da lavaret an oferen
Ha da sicour an dud fidel
Da vont d'ar vuez eternel.

Lacat a ra ar briedelez
Mal gant feinel da gaout lignez,
Da rei dezo instruction
Ha da veva en union.

Chetu ase ar moyenou,
Mar roer deomp dreizo ar graçou,
Hac a so bet instituet
Gant Jesus-Christ Salver ar bet.

Dre voyen ar sacramanchou
Ar frouez hac ar meritou
Eus he bassion benniguet
A vez d'hon ene appliquet.

Meulet ra viot, va Jesus,
Pa'z oc'h bet quen trugarezus
Da rei deomp quer bras moyenou
Da sauvetei hon eneou.

Allas, va Salvar benniguet,
Ma n'ho pise instituet
Hn sacramaochou precius,
Ni a vise bet maleürus!

Grit deomp ar chraç da profita
Eus ar sacramanchou dîn-mâ,

Ma veritimp dre ho moyen
Beza eürus da virviquen. Amen.

---

## CANTIC VAR AN EXERCIÇ AR GONFESSION,

***Pe ar guir voyen d'en em dispos da ober ur gonfession vad ha d'en em reconcilia gant Doue dre ur guir binijen.*** Var an ton: ***Clevit evit mad, pobl christen.***

GLevit entresoc'h, pec'herien,
Ha desquit oll ar guir voyen
D'en em lacat en graç Doue,
Ha da sauvetei hoc'h ene.

Evit en em lacat en stad
Da ober ur binijen vad,
Hac ur gonfession sincer,
Ar pemp tra-mâ so necesser.

Da guenta oll gant dilijanç
Examina ho consianç,
Evit anaout an offançou
Hoc'h eus grêt enep hac'h Autrou.

D'an eil er galon caout regret
Da veza Doue offancet;
D'an trede, en em broposi
Na zistrot mui d'he offansi.

D'ar pevare entieramant
Confes ho pec'het humblamant
Hep nac'h netra gant nep seurt mez,
Hac o lesel peb digarez.

Goude se ober, d'ar pempet,
Quement a vezo odrenet
Gant ho confessour: er guis-ae
En em lequeot en graç Doue.

Mæs evit anaout ho pec'het
Ha caout aneza guir regret,

Pemp traso requis evit ober ur gonfession vad hac ur guir binijen.

En em adressit da Jesus,
D'he Vam, d'hoc'h æl, d'ar sænt eürus.
Evit quement-se ho peden
A reot, mar quirit, evellen;
Mæs grit-hi gant attantion
Ha gant ur guir devotion.

Peden evit goulen ar c'hraç da anaout ha da regreti ar pec'hejou quent ar gonfession.

O va Jesus, me ho supli,
Roït d'in ar c'hraç da detesti
Ha da anaout an offançou
Am eus grêt deoc'h, ô va Autrou!
Allas, Guerc'hes, ne d'oun quet dîn
E cleffe hn Map quer ouzin,
Grit ma raï d'in anaout ersat
Va fec'hejou, hac ho c'hassaat.
O va Æl mad, va faëron quer,
Hac oll sænt, pedit va Salver
Ma roï d'am c'halon guir regret,
Ha guir sclerijen d'am speret.
Amen.
En intention-mâ ive
Teir gueich ar PATER hac AVE
A so mad deoc'h da lavaret
D'an tri ferson eus an Dreindet.

Penaus e pec'her en teir fæçon enep an tri ferson ivez eus an Dreindet.

Rac enep Doue en tri ferson
E pec'hit ive en teir fæçon :
Dre infirmite, dre inoranç
Ha dre valiç pe arroganç.
Ar c'halloudeguez infinit
A Zoue an tad a offancit,
O pec'hi dre infirmite,
Deffot ha na resistit cre.
Offansi a rit ar furnez
Eus a Zoue ar Map ivez,
Dre ar pec'het a inoranç,
Faut denc'h na heuliit ar brudanç.

Erfin dre valiç pa bec'hit,
Dreist pep tra en em attaquit
Ouz ar vadelez eternel
A Zoue ar Speret Santel.

Neuse'ta piza ma ellot,
Hep faot en em examinot
Var an dec gourc'hemen Doue,
Ha var re an Ilis goude.

Ar voyen da examina erlat hor c'hounsianç quent mont da gofes.

En em examinit ivez
Var an œuvrou a drugarez,
Var ar seiz pec'het capital
Hac ar pemp squiant natural.

Ar pemp squiant natural eo
Ar c'houez, ar vlaz, ar guel, ar c'hleo,
An touich pe an attouchamant:
Chetu eno pemp santimant.

Er fæçon-mâ et tleit guelet
Penaus hoc'h eus Doue offancet
Dre sooj, dre groms, dre action
Hac ouspen dre omission.

Dre omission e pec'hit,
Hn teveriou pa neglijit,
Pa list ar mad hep he ober,
Hac en dleet deoc'h ha necesser.

Evit anaout guel ho pec'het,
Considerit pe leac'h oc'h bet,
Gant piou, p'en occupation,
Pe heur ha p'en occasion.

Goude m'hoc'h eus anavezet,
Guella ma illit ho pec'het,
Concevit en creis ho calon
Ur guir gueuz ha contrition.

Ar voyen d'en em excita d'ar c'hueuz ha d'ar gontrition eus ar pec'hejou quent ar gonfession.

Regretit hoc'h ingrateri
En andret Jesus map Mari,
Eo bet en hoc'h andret quer mad,
O squilla evidoc'h he c'hoad.

Mar santi c'hoaz çriz ho calon,
Grit stard ouz Doue oræson,
Ma plijo gantâ e boucât
Dre verit passion he Vap.

Considerit eo ar pec'het
Ar brassa droug a so er bet,
Hac e ve guell en veo devi
Eguet na ve jamæs pec'hi.

Daou seurt a so unan marvel,
Hac un all pec'het veniel;
Ar veniel a ra gaou bras,
Mæs ar pec'het marvel a laz.

Peguement bennac ma seblant,
Goude pec'hi marvelamant,
E veac'h leun a vuez ato,
Ez oc'h en hoc'h ene maro

Chasseal a rit eus oc'h ene
Dre ar pec'het marvel ho Toue;
Jesus-Christ a zisenorit,
Hac a-nevez her crucifiit.

Mar mirvit en pec'het marvel,
Es eot sur d'an tân eternel
Da zevi hep soulajamant,
Ha d'arraji gant pep tourmant.

Rac-se deiz ar varn diveza
Jesus ho chasseo dioutâ
D'an ifern gant an dud collet
Hac an diaoulou milliguet.

Un act a gontrition goude beza consideret ar ræsonou diaraoc.

Va Doue, me a ene erfat
Ez oun bet ouzoc'h un ingrat,
Hac em eus cals hoc'h offancet,
Daoust peguer mad oc'h em andret.

Me am eus regret em c'halon,
O c'hout peguer maleürus oun
D'ho peza, siouas, outrajet,
Va Doue, dîn da veza caret.

Protesti a ran da dec'het,
Gant ho sicour, diouz ar pec'het
Ha diouz an occasionou
A so quiriec d'am dizurzou.
O veza en em examinet,
Hac ho pec'hejou regretet,
It gant ur guir devotion
Da ober ho confession.
Oc'h he commanç, grit sin ar groas
Gant feiz ha gant ur respet bras;
Goulennit gant humilite
Ar venediction ive.
Goude-se, hep hoc'h avertissa
Livirit bete MEA CULPA
Ar CONFITEOR a barfetet,
En latin pe en brezonnec,
Lavaret gueneoc'h da guenta
P'eur ouac'h o cofes diveza;
Discleriit neuse gant fiziançç
D'ho confessour ho consianç.
Livirit franc ar virionez,
Hep nac'h ourd netra gant mez:
N'ho pet quet aon d'en em accus,
Ha na zeut quet d'en em excus.
Renoncit cren d'an drouc-speret
A laca he boan da viret
Na rac'h ur guir gonfession
Gant aon n'ho pe remission.
Confessait ho pec'het epquen,
Hep lavaret drouc eus a zen:
N'en em daleit quet da gonta
Ar pez ne servij da netra.
Discleriit ar circonstançou
A cheuj ar speç eus ho crimou
Hac ar re a zeu d'ho c'hrisqui
Ha memes d'ho diminui.

Penaus e tleer en em gomporti er gonfession ha goude ar gonfession.

Ouspen e renquit lavaret
Pet gueich hoc'h eus grêt peb pec'het;
An niver just ma na ouzoc'h,
Livirit mui pe vianoc'h.
O veza gant contrition
Grêt gueneoc'h ho confession,
Echuit ho CONFITEOR,
Ha selaouit ho confessor.
Evez bras a dleit da lacat
Da glevet quement ali mad
A roi deoc'h a-bers hor Salver:
Recevit-hi oll gant donçder.
Ha mar quef a ve a-propos
En profit hoc'h ene gortos
Hep rei deoc'h c'hoas an absolven,
Consantit gantâ hep anquen.
Rac ma na veac'h quet disposet
Da veza neuse absolvet,
Er c'hontrol beo d'hoc'h absolvi,
Na raë nemet ho condaouni.
Rac-se mar bez deoc'h ordrenet
Dont ur veich-all, na vanquit quet
Oc'h ober gant fidelite
Quement so dleet varben neusa.
Mar hoc'h eus nicun offanset
En he enor, pe desoblijet,
Grit dezan satisfaction,
Ha goulennit outâ pardon.
Mar hoc'h eus un dra quemeret
Pe viret hep reson ebet,
E reot ho possubl d'he renta
D'he berc'hen, ar c'henta guella.
Mar d'oc'h dre valeur angajet
En occasion d'ar pec'het,
A-gren e renquit he zerri,
Hac an em bellât diouti.
D'ar fin, mar d'oc'h accustumet
Da gommeti nep seurt pec'het,

N'en em espernit en nep tra
Evit dont d'eu em gourrija.
Goude receo an absolven,
Na vanquit quet d'ho pinijen,
Ha da implija ar remejon
Necesser ouz ho pec'hejou.
Chetu eno ar guir fæçon
D'ober ur guir gonfession :
Erguis-se en em lequeot en stad
D'ober ur gommunion vad. Amen.

---

## CANTIC VAR GOURC'HEMENNOU DOUE

*Ha re an Ilis, expliquet en ur fæçon ma vezo eas en em examina diouto da vont da gofes, hac a ve mad da lavaret ive bep mintin.* Var ton an Tad Honore.

1. UN Doue epquen gant feiz adori,
Devotamant gant fiziang her pedi.
Hac her c'hari a galon dreist pep tra,
Na ne vanqui jamæs d'he servija.
2. En vean, en gaou, en droug nac bep justiç
Ne doui quet he hano en nep guis :
Hep blasphemou, gant respet he meuli,
Da vœuou dezan hep dale a renti.
3. Tremen a ri ar sul hac ar gouel
En oræson hac en œuvrou santel,
Ha dindan boan da veza milliguet,
D'an deiziou-se nep labour ne ri quet.
4. Da dad, da vam, belec, mestr pe briet,
A enori, hep mancout d'ho c'haret,
Ha da renta dezo obeissanç,
Fidelite, respet hac assistanç
Da vugale ha da servijerien
A instrui evel guir gristenien;
Correction, justiç hac exempl mad
A mi dezo gant penc'h, hep ho c'hassât

5. Injur, venjanç, coler na cassoni
Ouz da nessa biqnen na exerci;
Mæs dont a ri a galon d'he garet
Hep disprijanç hac hep evi'ebet.
6. Dre gourmandis, luxur na diegui
Diouall na deuez birviquen da bec'hi;
Nac ec'h andret, nac en andret re-all
Jamæs ne ri nep attouchamant fall.
7. Nep sort domaj da hentez ne ri quet,
Ha ne guemer he dra hep guir ebet:
Mar ec'h eus-hen dre zle pe dromplerez,
Bremâ-souden hen renti mar guellez.
8. A enep den nep seurt fals testeni,
Gaon eleac'h guir biquen ne liviri:
Ne ri nepret jujamant temerer,
Na drouc-preser, na clevet he ober.
9. Œuvrou ar c'hic diouall na zeziri,
Nac en sonj vil memes n'en em bliji.
10. Maðou re-all a-enep ar ræson
Ne soueti da gaout en nep fæçon.

1. CLevet a ri devot a-ben-da-ben
Sul ha gouel hers ato an oferen,
2. Oc'h assista en instructionou,
Hac o tec'her diouz ar goall c'hoariou.
3. Hac e tostaï gant guir devotion
En amser Basq ouz ar gommunion.
4. Iun a renqui bep bloaz ar vigilou,
Ar c'horaïs hac an daouzec diziou.
5. Na da sadorn, na da vener nepret
Ne zebri quic nemet deiz Nedelec.
6. An oll deogou, an oll prividiou,
Ha quement mad a dlez d'an ilisou
A baï ato hep faut gant lealdet,
Peautramant e vezi sur daounet.

*Peden evit goulen ar c'hraç da observi erfat gourc'hemennou Doue ha re an Ilis.*

TAd eternel, Doue oll-galloudec,
Ni ho supli, pa'z omp quen izomec,
Grit ma cresco en hon ene bemdez
An esperanç, ar feiz, ar garantez.
Roït deomp ar c'hraç, va Doue, da garet
Ar pez hoc'h eus deomp-oll gourc'hemennet,
Ma veritimp obteni ar repos
A brometit deomp en ho parados.
Ni her goulen dre verit ho Map quer,
Hon guir Autrou, Jesus-Christ, hor Salver,
A ren gueneoc'h en un Doue hepmuiquen
Gant ar Speret Santel da virviquen. Amen.

OMnipotens sempiterne Deus, da nobis fidei, spei et caritatis augmentum, ut mereamur assequi quod promittis. Per Dominun nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus, per omnia sæcula sæculorum. Amen.

## CANTIC VAR UN ORÆSON,

*Da veza recitet goude beza en em examinet mad da vont da gofes evit distrei ouz Doue, o c'houlen pardon outâ, herves an exempl eus ar map-prodig en Aviel, pehini so represantet amâ.* Var an ton: *Breiz-Izel, mam ar sænt.*

EVit digant Doue
Obteni trugarez,
Ha pardon d'hon ene
Eus hor fallagriez,
Distrômp buan outâ
Gant resolution
Da ober dirazâ
Ur guir confession.

Leveromp a galon,
O tad carantezus !
Me so bet dall, poeltron,
Ingrat ha maleürus,
Da veza offancet
Quement ho madelez,
Pa dlien ho caret
Mui eguet va buez

Me ao bet ur prodig,
Pell diouzoc'h tec'het
D'ar vro diabolig,
Siouaz! eus ar pec'het,
Eleac'h m'em eus bevet
Gant pep brutalite,
Ha m'em eus dispignet
Oll madou va ene.

O veza fouillezet
Va oll vad erguis-se,
Oun bet eta couezet
En peb necessite;
Ne doan jamæs contant,
Geinet oa va speret,
Pa oan d'an ærouant
Esclav en em rentet.

O veza en em lequeat,
Siouaz, en he servij,
En deus ac'hanon great
Ato ur goall implij,
Rac da viret ar moc'h
En deus bet ma c'hasset,
Hac e carfen pelloc'h
Dibri eus ho boet.

Ar moc'h-se na d'oant quen
Nemet an desirou
Hac ar c'hoant disordren
D'am plijadurezou,
O clasq satisfia
D'am inclination,
Hep ec'h allan beza
Contant en nep fæçon.

Hoguen pa'z on esfin
Deut enon va-unan,
O c'hout peguen indin
Oan tretet gant Satan,
Oun deut da lavaret:
Allas, pe en goall stad
Oun me en em rentet
O pellat diouz va zad!

A lod a vev contant
En servij va Doue,
Ha me nemet tourmant
N'em eus var va ene!
Ret vezo d'in sevel
Pelloc'h eus ar goal stad
A bec'hejou marvel,
Ha mont da gaout va zad.

Distrei a ran ouzoc'h
Bremâ'ta, va Jesus,
Gant fizianç vras enoc'h,
Pa'z oc'h quen truezus;
A galon prosternet
Dirac ho majeste,
Me ansao va fec'het
Gant guir humilite.

Anaout a ran erfad
Ez on en em rentet
Dirac ho taoulagad
Criminel bras meurbet,
Ha n'em eus meritet
Nemet ho cassoni,
Pa'z on bet effrontet
Hoc'h enep da bec'hi

Rac-se, va Zad divin,
P'am eus ho tileset,
Brema ne d'oun mui dîn
Da veza ho map galvet;
Ma zreitit hepmuiquen
Evel an distera
Eus ar servijerien
A zebr eus ho para.

Va Doue, perac na de
Gant glac'har ha regret
Ranet va c'halon-me

D'ho peza outrajet ;
Penaus em eus-me bet
Ur seurt ingrateri,
Ha c'houi hoc'h ma c'haret
Hac hoc'h ma c'honservi ?
Mæs p'hoc'h eus, va Jesus,
Ar maro gouzanvet,
Hac ho coad precius
Evidomp oll squillet,
Pardonit, me ho ped,
Pardonit d'am ene
A so bet deoc'h coustet
Quer ker, ô va Doue.
Pelloc'h em eus esper
Gant ho craç da viret
Ho lesen, va Salver,
Hep ho quitaat nepret,
O tiouall gant sourci
Diouz an occasion
A rea d'in consanti
Gant an dentation.
Roït d'in an abit ven
A voa collet guene,
Guisquit a-ben da-ben
Eus ho craç va ene ;
Liquit d'in ar bisou
Eus ho quir garantez,
Ma contractimp hon daou
Ur guir briedelez.
Roït d'in c'hoaz ar botou
Pe an nerz da guerzet
En ho courc'hemennou
Pell diouz hent ar pec'het,
Ha maguit va ene
Gant ho corf precius,
Evit ma vezin cre
D'hoc'h heulia, va Jesus.
Erguis-se, va Salver,
Goude ma oan maro
Dre ar pec'het marvel,
C'houi am ressuscito :
Goude ma oan collet,
Diouzoc'h o pellaat,
Ho pezo ma c'hafet
Gant joa en ho craç vad.
Amen.

---

## CANTIC VAR UN ACT A GONTRITION

PEhini so profitabl ha devot, couls hac an hini so varlerc'h, evit goulen pardon ouz Doue pa vezer var ar poent da vont da gofes, hervez an exempl eus ar pec'her penitant ar publiquen, pehini oc'h en em zerc'hel aziabell en lost an templ, hep credout avanç ebarz, ne grede quet soquen sevel he zaoulagat etrese an eê, ha ne rea nemet squei var he beultrin, en ur lavaret ar c'homsou-mâ (va Doue, ho pêt truez ouzin, pec'her paour ma'z oun) ; hac a zistroas d'ar guear gant ar pardon eus he bec'hejou, o veza en em humi-

liet quement en presanç Doue gant ar regret d'he veza offancet

Remercout a reomp pevar zra er publiquen-mâ pere a zisquez deomp ar fæçon d'en em reconcilia ouz Doue dre ur guir binijen. Da guenta, en em anaie meurbet indîn d'en em bresanti dirac Doue ha da antren en he di, ar pez a ra dezan en em derc'hel en antre eus an templ en ur bostur humbl ha modest, hep credout sevel he zaoulagat diouz an douar da sellet etrese an eê. D'an eil en devoa ur regret bras d'he bec'hejou en guelet he galon, oc'h anaout erfat ne verite nemet punition, ar pez a rea dezan squei var he beultrin. D'an drede, ec'h ansave sinceramant ne doa nemet ur pec'her miserabl, hac en devoa couscoude fiziançc en drugarez a Doue, pa en em adresse dezan. D'ar pevare, pede Doue gant ur feiz hac ur guir humilite da gaout truez outâ. Mar antreomp en dispositionon-mâ pa'z eomp d'an Ilis ha da gofes, ec'h ellomp en em assuri e tistroïmp ive d'ar guear gant ar pardon hac an absolven eus hor pec'hejou. En intantion-se grit an act a gontrition-mâ, pehini a ellet da gana var an ear gallec : *Venez, venez, Esprit Saint, dans nos cœurs*, pe var ton *an Tad Honore.*

O Va Salver, hoc'h eus, dre ma c'haret,
Poaniou cruel evidou andures,
Elec'h bepret dont d'ho caret ive,
Em eus pec'het, siouas, hed va buez!
Ne dlefen quet sevel va daoulagad
Varzu an eê, paz oun bet quet ingrad,
Ha pa'z oun bet, va Jesus, quir mechant
D'hoc'h offansi, siouas, marvelamant!
O va Doue, ho pêt truez ouzin,
Me a ene oun ur pec'her indîn,
Ne veritan nemet punition,
Hoguen c'houi so leun a compassion
Calmit eta ho coler em andret,
Rac gant ar c'heuz ê va c'halon mantret,

Mar d'oun diouzoc'h dre va fec'het pelleet,
Grit ma vezin dre va regret tosteet.
N'am c'hollit quet, pa'z oc'h trugarezus,
Ha pa'z oun deoc'h constet ker, va Jesus;
Gant ho sicour e proposan tec'het
Diouz peb danjer da zistrei d'am pec'het.
Accordit d'iu e satisfaction
Hed va buez ur guir gontrition:
Roït d'in ar c'hraç d'ober ho volontez
Bete'r maro gant ur guir garantez.
Guerc'hes Vari, va Æl-mad, va faëron,
Obtenit d'in digant Doue ar pardon,
Hac ar c'hraç gre d'he garet qoer fidel,
Na rin jamæs nep seurt pec'het marvel.
O va ene, quitaomp ar vanite,
Poent eo entent ouz an eternite:
Na sonjomp mui nemet ober ersad
Evit plijout da Zoue hor guir tad. Amen.

---

## CANTIC ALL EVIT EN EM EXCITA

*D'ar regret da veza offancet Doue, ha d'he garet pelloc'h.* Var ton *Biron*, pe var an ear gallec, *J'ai péché contre Dieu.*

Sloüas d'in! va Doue,
En peb oad, en peb amser
Oc'h offancet guene,
Ha c'houi quer mad em c'hêver;
Mæs perac hoc'h offansi
Eleac'h dont d'ho caret?
Pa sonjan em ingrati
Eo va c'halon rannet.
Evit ur blijadur
Dister hac abominabl,
Allas! dre un injur
A so meurbet detestabl,
Em eus planet ar gontel
Bete calon va dad,
Ha dre ur maro cruel
Lazet va Autrou mad.
Ah! den barbar ma'z ou,
Penaus em eus-me gallet
Caout biscoaz ar galon
Da ober un seurt torfet
En hoc'h andret, va Jesus,
A ro d'in ar vuez,
Ha c'houi quen trugarezus
Em andret-me ivez?
Guelomp, va daoulagad,

Gant ur guir displijadur,
Pa'z oun bet quen ingrad,
Quercriz ha quen dinatur,
Da grucifia a-nevez
Va Salver benniguet,
Evit quement madelez
En deveus em andret.
O! perac na doun-me
Prest dre ho carantez,
Va Autrou, va Doue,
Da ober ho volontez?
Evit ho crouadurien
Oun carguet a domder,
Hac oun leun a ienien
Evidoc'h, va C'hrouer.
Ho caret eo ar mad
Hac ar guir binvidiguez;
Ar rest ne de hanad
Nemet poan ha paourentez:
Maleürus ê hor buez
Hep carantez Doue,
Leun eo a distridiguez,
Un ifern memes ê.
Nep ho car, va Jesus,
En em guef en assuranç:
Bepret e vez joayus
Ha leun eus a esperanç:
Quement seurt poan a andur
A blij d'he garantez,
Hac an despet d'an natur,
E sent ouzoc'h bemdez.
Va Salver, me ho ped,
Dre an intercession
Eus ho mam benniguet,
Ha dre hoc'h oll bassinn,
Grit d'in ar c'hraç d'ho caret
Erguis-se quer fidel,
Ma teuin ato da viret
Holesennou santel. Amen.

---

## CANTIC VAR UN ORÆSON DEVOT,

*Evit trugarecaat Doue goude ar gonfession, hac evit goulen ar chraç da berseveri en stad vad.* Var an ear gallec: *Ruisseau qui cours après toi-même.*

Graçou deoc'h, va Jesus, a rentan
Eus ho madelez em andret,
D'am heza gaot patiantet
Gortoet da gofes bete vreman,
Ha da vezan grêt d'in receo an absolven
Er sacramant a binijen. *bis.*
Na bermetit quet, o va Salver,
E ven jamæs quer maleürus
Da goueza en pec'het grevus,
Na mui quen ingrad en ho quêver;
Mæs va rentit pelloc'h ferm ha perseverant
D'ho servija fidelamant. *bis*,
Grêt em eus ar resolution

Da viret ho courc'hemennou,
Da drec'hi va fassionou,
Ha da guitat an occasion
Moyenant ar sicour eus ho craç, va Doue,
M'her goulen digueneoc'h ive. *bis.*

Meulet ra viot evit biquen,
O va Redamtor benniguet,
Da veza bet instituet
Ar sacramant eus a binijen;
Me bed ho Mam, ar Sænt hac an Ælez eürus
D'ho trugarecât, va Jesus. *bis.* Amen.

---

## EXERCIÇOU EVIT AR GOMMUNION,

*Pe ar coyen d'ober ur gommunion vad.*

### GANTIC VAR AR TRAOU PRINCIPAL;

*Pere a renquer da gridi evit ar sacramant adorabl eus an auter.* Var an ear : *Mar quirit ober oræson.*

Credi a renquit fermamant
Penaus ema er sacramant
Guir gorf Jesus hac he ene,
He c'hoad hac he zivinite.

Diaguent mâ vez consacret
Er sacrifiç, pa vez offret,
An hostif ne de sur quen tra
Nemet a viniz great bara.

Mæs evel ma vez prononcet
Ar c'homsou sacr instituet,
Ar bara a chenj neuse souden
En corf Jesus, Doue ha Den.

Dre'l liou, dre'r vlas e seblanto
E ve bara an hostif ato;
Mæs ne chom mui eno netra
Nemet ar speçou a vara.

Corf Jesus ne vez quet rannet,
Na quen nebeut vez brusunet,
Evit ar belec da ranna
An hostif pe d'he brusuna.

Hoguen peb tam, peb brusunen,
Tout antier ato her c'hompren :
He gorf so gant ar c'hoad divin
En peb speç a vara hac a vîn.

Ha mar en reuea ar belec

Dindan an daou speç pa
celebr,
Nep en receo dindan unan
A receo quement eveldan.
He c'hoad so en he gorf
bepret;
Ha mar seblante ne ve
quet,
Quement-se so evit disquez
Her squillas en fio he vuez.
Chetu petra so necesser
Eus ar sacramant an au-
ter
Da gridi ferm heb mar
ebet,
Evit gallout beza salvet.
Ha mar beac'h en pe-
c'bet marvel,
Na d'it james d'an daul
santel,
Hep mont da gaout an
absolven
Er sacramant a binijen.
Rac mar d'it d'ar gom-
munion
Gant ur goall dispositlon,
E tebrot ho parnediguez
O trahissa Jesus ivez.
Me gred an traou-mâ,
va Salver,
Evit sacramant an auter,
A oue gueneoc'h inatiuet
Nôz quent ma oac'h cru-
cifiet.
Na bermetit quet, va
Jesus,
E ven james quer maleü-
rus
Oua ar myster-se da dos-
taat,
Evel Iudas, en ur goall
stad.
Quent se grit ma tostaïn
ato,
Evel pa vea en heur ar
maro,
Ouzoc'h dre ar gommu-
nion
Gant ur guir devotinn.
Amen.

---

## ALIOU VAR AR BREPARATION
### DA GOMMUNIA.

OLl buez ur c'hristen ne dleffa beza nemet ur breparation continuel d'ar gommunion, rac an action ar santela hac eus ar vrasaa consecanç a ouffemp da ober er bed-mâ evit hor silvidiguez, eo communia erfat; eleac'h er c'hontrol ma'z eo ar goall gommunion un action an outrajussa da Zoue hac aa daonapla d'hon ene. Evelse ive e lavare hor Salver da Iudas pebini oua ar c'henta oc'h ober ur goall gommunion, penaus a visa goall desâ na vise deut

biscoas var an douar. Ar goall gommunion, hervez doctrin saint Paoul, eo ar ziel eus an daonation eternel; rac-se ur c'hristen mad a dle en em brepari da guement communion a ra, eguis pa ve en heur ar maro.

Beza ez eus diou preparation, requis evit ober ur gommunion vad: ar guenta eo beza exant a bec'het marvel; ba rac-se, mar en em aanter coupabl a nicun, e ranquer cofes a ziaraoc er fæçon-mâ hon eus disclerier brema souden. An eil breparation a gonsist o caout hor c'honsianç neat, non pas epquen diouz pec'het marvel, mæs c'hoaz diouz an attaich ouz peb seurt pec'het veniel, bac o remplissa hor c'halon eus a zesirou aantel hac a santimanchou-mad en andret Doue dre actou a feiz, a esperanç, a garantez, a humilite, hac actou-all, hac o vont da gommunia evit plijout epquen da Zoue, hac evit ober he volontez en action santel-se, oc'h en em unissa gant ar memes dessin en devoe hor Salver pa instituas ar mystær adorabl-mâ. Ar sacramanchou a zeu da rei deomp ar c'hraç diouz ma en em disposomp d'ho receo: hac evel ma'z eo renfermet er aacrament august-mâ an hini a ro ar c'hraç memes, me lavar, Jesus-Christ he-unan, ne ouffemp jamæs digaç re a breparation evit he receo gant profit.

Chetu amâ'ta verlerc'h, en lies fæçon an actou hac an elevationou fervant a galon, pere a ell aicour nep pion-bennac en em servijo anezo, da gaout an devotion actuel-se dirac ar gommunion; n'en deveus nemet choas ar re a gafo guella d'he c'hout ha d'he zisposition interieur. Mæa evit profita eus anezo, e renquer ho lenn gant attantion, ha ne de quet necesser ho fronong a c'henou; aoualc'h ê, mar carer, ho lavaret en gouelet ar galon, eguis pa vez un den oc'h ober meditation.

## CANTIC VAR AN ACTOU,

*Pere so mad da ober abarz communia.* Var an ear gallec : *Que veux-je en récompense?*

*Actou a feiz.*

CRidi a ran fermamant
Emoc'h-hu er sacramant,
Va Doue, va Autrou,
Ha nechom mui arsustanç,
Mæs epquen an apparanç
A vara en hostivou.

C'houi hoc'h-unan, va Jesus,
Ho gorf, ho coad precius
Hac ivez hoc'h ene
So er sacramant cuset
Diodan speçou quen displet
Gant ho tivinite.

Ia, m'ho cred, va Salver,
En sacramaot an auter,
P'hoc'h eus han lavaret,
Hac ive pa'z ê deomp-ni
Gant hoc'h Ilis da gridi
Eus ho perz proposet

*Action a c'hraç.*

O! pebes anaoudeguez
A ouffemp ni da zisquez
Dec'h-hu er myster-se;
O veza chomet enna
Guenomp ebars er bed-mâ
Da vezur hon ene!

Ra viot ato meulet,
Ma Redamtor benniguet,
Evit ho trugarez
En andret ar bec'herien,
Pa fel d'hoc'h chom d'ho souten
En ho sempladurez.

*Actou a gontrition hac a admiration.*

Pa sonjan eo ho favenriou
Hac em ingrateriou,
O va muia caret!
Oun leun a gonfusion
Gant queuz a cootrition
D'ho peza offanset.

O! peguer carantezus
Ha peguer mad, va Jesos,
Oc'h hu em andret-me!
Ha me peguen outrajus
Ha peguer malicius
Ouzoc'h-hu, va Doue!

*Act a humilite.*

Ar guel'eus va fec'hejou
A dleffe, ô va Autrou,
Ma fellat diouzoc'h;
Mæs pa'z ê ho madelez
Trec'h d'am oll fallagriez,
Ec'hesperan enoc'h.

*Actou a esperanç hac a c'houlen.*

Pa fel d'hoc'h dont davidon
Ha memes disquen enon,
Hac ez aên davidoc'h,
E teuen gant cals a zoujanç
A c'hoaz gant mui a fizianç
Da zinessât ouzoc'h.

Esperançam eus ivez,
E roiô d'in ho trugarez

A:

Ar graçou necesser
Evit gallout dignamant
Ho receo er sacramant :
M'her goulen, va Salver.

*Actou a intantion vad.*

N'em eus quen intantion,
O vont d'ar gammunion,
Nemet d'hoc'h enori,
Ha da renta d'hoc'h graçou
Eus hoc'h oll donæsonou,
Ma rot d'in mui ous vui,
Ha ma c'heffaçot iva
Va oll infidelite
Ha va oll bec'hejeu,
Hac evit, oc'h ho receo,
Caout memor eus ho maro
Hac eus ho tourmanchou.

*Actou a garantez.*

O va Jesus adorabl,
Em andret quer favorabl,
Anaout a ran erfad
N'em eus biscoaz ho caret
Gant ur garantez parfet,
Hac oun bet un ingrad.
Mæs brema e tastuman
Hac enem represantan
Ho craçoo em speret :
Hac oc'h ho c'honsideri,
E teu d'en em digueri
Va c'halon d'ho caret.
Ia, gant sincerita
Hac ur guir humilite
M'en lavar, va Doue :
En quemeot ha ma allan,
Eus va oll nerz ho caran
Hac a greis va ene.

*Peden d'ar Verc'hes.*

Guerc'hes glorius Vari,
Me ho ped hac ho supli,
Pa fell deoc'h, va Itron,
E ve ho Map benniguet
Gueneomp erfad recevet,
Disposit va c'halon.

*Da sant Ian-Vadezour.*

Autrou sant Ian precursor
Da Jesus hon Redamtor,
Ma sicourit ive ;
P'hoc'h eus an hent preparet
Ma vise diguemeret,
Preparit va ene.

*Da sant Joseph, etc., d'hon Æl-mad ha d'an Ælez all.*

Joseph, Joachim hac Anna,
Ælez a so oc'h assista
Dirac ar sacramant,
Ha c'houi, va Æl-gardien,
Grit d'in hor mestr souveren
Receo devotamant.

*Act. a offranç da Jesus.*

Chetu va c'halon aman,
D'hoc'h va Jesus, he offran
Ma he furifiot :
Lamit an droug anezi,
Ha neuse liquit en hi
Quement a so deffot.

*Actou a zesir hac a gonfi.*

Pa c'hoantaït dont em peultrin,
Ha me, siouaz! quen indin,

Ha leun a baourentez;
Hen desiran, va Doue,
Eveus a greis va eoe
Gant ur c'hoant bras ive.
Deut eta, va c'harantez,
Va oll vad, va guir buez,

Va roue ha va zad,
Grit em c'halon ho palæs;
Ha na zeut biquen jamæs,
Va Jesus, d'am c'huitaat,
Amen.

---

## CANTIC VAR AN ACTOU,

*En ur fæçon-all devot abars ar gommunion.*

Var an ear gallec : *Dieu au saint Sacrement repose.*

Act a feiz. ER sacramant ema va Doue,
Da veza magadur d'am ene :
Hennez eo va estonamant!
Ia, Jesus a so en hosti,
Deo ba Doue guir, Vap da Vari;
He gridi a ran fermamant.
Act a adoration. Me hoc'h ador eta, va Salver,
Er sacramant eveus an auter,
O chôm eno gueneomp bepret;
Meulet ra viot, o va Jesus,
Pehini so quen trugarezus
Er myster-ma eu hon andret.
Act a admiration. Beza custod ha ciboar un Doue
Piou her c'hredse biquen couscoude!
O tra estrainj hac admirabl!
Mæs un dra eo hac a so guirion,
E teu brema da zisquen enon
Ur vajeste quen adorabl.
Act a humilite. Penaus, ô majeste souveren!
E fel dec'h hu dont en ul laguen,
Ha loja en un tam douar?
Allas! me ne d'oun nemet pec'het,
Ur preon dister, ur c'hic corompet
Hac ur c'haïn a so leun a flear.
Act a asperanç. Couscoude me am eus esperanç

Da receo brema en abondanç
Ho coad sacr evidon squillet,
Ha da gaout un deiz ar rejouissanç
En ho parados eus ho presanç,
Oc'h ho receo evel m'ê dleet.

*Actou a intantion vad.*

Meia d'ho receo'ta, va Salver,
Pa gourc'hemennit d'in he ober
En memor eus ho passion,
Evit silvidiguez va ene,
Ma vezin chenjet enoc'h iva
Dre voyen ar gommunion.

*Evid renta da Zoue an enor ar brassa.*

Mont a fell d'in da sacramanti,
Va Jesus, evit ho contanti,
O renta gant humilite
Ur c'hloar hac un enor a brassa,
Dre ur voyen an excellanta
So possubl d'in d'ho majeste.

*Evit trugareçat Doue hac evit effaci hor pec'hejou.*

Evit eus hoc'h oll mad oberou
Ma ho trugarecaïn, va Autrou,
Dre ho sacramant gracius;
Ha ma vezo va ene goalc'het
Diouz al lousdoni eus va fec'het
Dre voyen ho coad precius.

*Evit obteni graçou Doue enep an oll viçou.*

Hac evit obteni ho craçou
Da resista ouz an oll viçou
Hac ouz peb seurt tentation,
Ha da drec'hi gant ur feiz parfet
Ar c'hic, ar bed hac an droucsperet,
Ha pep goall inclination.

*Evit an anaon vad hac evit quement ma hon eus obligation da bidi evit ho.*

D'ar fin e ran va c'hommunion
Evit dilivranç d'an anaon
So arretet er purcator,
Hac ouzpen evit quement hini
Ma'z oun oblijetoc'h da bidi,
Diouz ma fel deoc'h, va Redamtor.

*Act a gontrition.*

Ur regret bras am eus emc'halon
D'ho peza offancet en nep fæçon,
Va Doue dîn da veza caret;

Pardon va, Jesus, me ho supli,
Pa na fell d'in mui hoc'h offansi,
Bezit favorabl em andret.

Act a garantez.

Me garre ve va c'halon teuzet
Gant ar garantez en hoc'h andret,
P'en em roït d'in er sacramant;
Ouzoc'h epquen en em unissin,
Hac evidoc'h en em abstenin
Diouz peb seurt goal attachamant.

Peden d'ar Verc'hes ha d'an oll Sænt.

Guerc'hes Vari, va Æl protectour,
Oll sænt hac ælez, deut d'am sicour
D'he receo gant devotion;
Disposit va ene pec'heres
A so quel leun a sempladurez
En deifot ar gommunion.

Act a zesir ardant.

Deut, va Jesus, va mad souveren,
Deut eta prest enond'am souten,
D'am soulaji em paourentez;
Un desir bras am eus, va Doue,
D'ho receo en gouelet va ene,
Ma cresquin en ho carantez. Am.

---

## CANTIC VAR AN ACTOU,

*En ur fæçon communoc'h, abars ar gommunion.* Var an ton ordinal, pe var an ton gallec : *J'assujétis mon jugement.*

Actou a feiz.

ME gred ferm hep douetanç ebet
Ez an da receo en effet
Corf, goad hac ene va Salver,
Er sacramant eus an auter.
Me gred e recevin ive
Assambles he zivinite
Evel ur boet spirituel
Evit ar vuez eternel.

Me a gred ar virionez-ma,
Rac ma'z eodesquet deomp ganta
Dre'r voyen eus an ebestel
Hac an Ilis hor mam santel.

Act a adoration.

Rac-se, va Salver benniguet,
Dindan ar speçou-se cuset,
Me hoc'h ador hac hoc'h ene
Evit va c'harouer, va Doue.

Actou a intention vad.

C'hoant am eus da sacra-manti
Evit ma teuin d'ho contanti
O renta gant humilite
Ar c'hloar so dleet d'ho majeste.

1. Evit enori Doue.

Ma ho trugarecaïn, va Autrou,
Eveus hoc'h oll mad-oberou,
Ha m'em bezo memor bepret
Eus ho pession griz meurbet.

2. Evit he drugarecat.

Me ia d'ho receo, va Jesus,
Evit dre ho coad precius,
Ma vezo va ene goalc'het
Diouz peb lousdoni a bec'het.

3. Evit effaci hor pec'hejou.

Evit obteni ho craçou
Da vezo trec'h d'am oll viçou,
Ha da fenna gant feiz barfet
Ar c'hic, ar bed, an drouc speret;
Evit ma vezin patiant
En peb seurt inconveniant;
Ma sentin ouz ho volontez
Bete'r maro gant garantez.

4. Evit obteni ar graçou, ispicial ar c'hraç da veza patiant ha da garet Doue o senti ouzâ betec ar maro.

C'hoaz e ran ve c'hommunion
En delivranç d'an anaon;
Ouzpen evit quement hini
Ma'z oun oblijet da bidi.

5. Evit an anaon vad hac evit quement ma dleomp pidi evito.

Hoguen allas! piou ez oun-me
Da dostaat ouzoc'h va Doue?
Ar sænt memes gant reveranç
Ar gren bepret en ho presanç.
Petra rin-me'ta, siouaz d'in!

Act a humilite hac a zoujanç.

Pa'z oun d'ho receo quen indin!
Allaa! ne veritán netra
Nemet an tourmanchou brassa.

*Act a obeissanç hac a esperanç.*

Mæs pa fell deoc'h, Salver ar bed,
Ez an d'ho receo gant respet;
Enoc'h ema va oll fizianç,
Me a esper hoc'h assistanç.

*Act a gontrition.*

En creis va c'halon me am eus
Ur glac'har, unhirvout, urc'heun
D'ho peza, aiouaz! offancet,
Va Doue, quer mad em andret.

*Act evit pardoni d'ar re-all.*

Dre ho madelez, va Autrou,
Pardonnit d'in va offançou:
Pardoni a ran en effet
Ar re ho deus ma offancet.

*Act a bropos ferm.*

Desir am eus en guirionez
Da lacât urz vad em buez;
Hac e proposan da dec'het
Pell gant ho craçdiouz ar pec'het.

*Act a garantez en andret Jesus.*

Brema e teuan da gassaat oll
Quement so caua d'in d'en em goll:
Pell diouzin-me, traon terrien,
Jesus a garan, netra quen.

*Act a zesir da sacramanti.*

O pebes sec'het am eus-mer
D'ho caout-hu, feunteun a vue!
N'en deus ar c'haro c'hoaot quer bras
Da redec d'ar feuteuniou glas.

*Peden d'an Tad eternel.*

O Tad eternel, va c'hrouer,
Digacit prest d'in ho Map quer,
Evit ma plijin deoc'h dreizan,
O veza unisset gantan.

*Peden d'ar Verc'hes.*

Guerc'hes Vari, mam da Jesus.
Roït d'in ho map trugarezus;
Ma sicourit, mam a druez,
Da vont d'ar guir dour a vuez.

| | |
|---|---|
| O va Æl mad, me ho supli, | Peden d'an Æl-mad. |
| P'hoc'h eus ac'hanon ar sourci, | |
| Cacit diouain an æerouant, | |
| Na arouablo quet va santimant. | |
| O sant (N.) va faëron quer, | Peden d'hor paëron pe d'hor maëronnes eûrus, oc'h he henvel en plaç an (N) mâ. |
| *Ar merc'het a lavaro evellen.* | |
| Santes (N.) va maërones quer, | |
| Pedit evidon va Salver, | |
| Ma illin d'am silvidiguez | |
| Dibri ar froezen a vuez. | |
| Me ho ped sænt ha sænteset, | Peden d'an oll sænt ha d'an oll Ælez. |
| Ha c'houi oll, Ælez benniguet, | |
| Offrit da Zoue ho santelez | |
| Da fournissa d'am paourentez. Amen. | |

## CANTIC EVIT ELUMI EN HOR C'HALON

*Un desir bras d'en em unissa gant hor Salver dre ar communion, ha quercouls evit communia spirituellamant.* Var an ear gallec : *Des enfarinés*, ou *Pense, mortel, à t'y résoudre.*

Deut, va Doue, leun a vadelez,
Deut ha na tardit quet re hir
Da satisfia d'am desir
Dre an douççder eus ho carantez.
Dec'h ho epquen, va Jesus, oun,
Bezit ar mestr eus va c'haloun.
An eûrusdet eveus bo presanç
A ra va laouenidiguez ;
N'em eus nemet tristidiguez,
Pa souffran pell-amser hoc'h absanç. Dec'h-hu, etc.
Petrabennac a ouffen da ober
Evit clasq æsa va speret,
Diea en em gafo bepret,
Ma na vezit guenen, va Salver. Dec'h-hu, etc.
Ar bed gant quement a bresanto
A vad, a hijadur, a c'hloar,
Allas! va Jesus, c'houi er goar,

James heb d'hoc'h-hu n'em c'hontanto. Dec'h-hu, etc.
Ia nôz, deiz hep-d'hoc'h, va Doue,
N'em eus nemet poan ha chagrin ;
Quement so tout a zisplij d'in,
Ma na repos enoc'h va ene. Dec'hu, etc.
Ar vuez oc'h hac an hent guirion
A gundu d'ar guir eûrusdet,
Rac se'ta hep d'hoc'h p'en andret
E caffen ma consolation ? Dec'hu-hu, etc.
Na dardit quet eta davantaij
Da zont dre ar gommunion
Da rejouissa va c'halon,
Ha distroit prest ouzin ho pisaij. Dec'h-hu, etc.
Hastit, va Jesus, va barados,
Hastit affô dont em ene ;
Deut, ma ho carin mui a-se,
Deut, ha n'am lesit mui d'ho cortos.
Dec'h-hu epquen, va Jesus, oun,
Bezit ar meatr eus va c'haloun. Amen.

---

## CANTIC EVIT EN EM EXCITA DA GARET

*Jesus en poent ar gommunion ha da bep poent.* Var an ear gallec : *O Dieu, que douce est la pensée.*

JEsus, he-mâ eo ar guer charmant !
Ha draou so enna comprenet !
Leun eo eus ar gontantamant
A so ouz tud ar bed cuzet.
Jesus eo va laouenidiguez,
Ha na zesiran nemerta ;
Va c'halon en peb tristidiguez,
A guef he flijadur enna.
Penaus, va Jesus, e ve possibl
E ve nep calon ouzoc'h ien?
Ah! mar deus nicun quen insansibl ?
Va hini-me ne vêt biquen.
Pa vez ur galon deoc'h, va Jesus,
Hi a so a zouçder carguet !
Hac hen so hini quer maleürus
A ell beva hep ho caret ?
Perac n'am eus-me an avantaij

Da derc'hel-mat d'ho carantez!
Allas! va c'halon so quer volaij,
Ma ho car a-boan un dervez.
Va Jesus, na bermetit pelloc'h
E venn ingrad en hoc'h andret;
Grit ma vezin d'ho craç fideloc'h,
Na vanquin jamæs d'ho caret.
Caromp Jesus; en hor c'har ivez
Quement ma'z ê deomp en em roet
Er sacramant en fin he vuez
Evit servijout deomp da voet.
Rac-se, va Jesus, ho recevin
Er sacramant eus an auter,
Evit dre'r voyen-se ma cresquin
Er garantez en ho quenver.
M'ho car, va Jesus, hac ho caro;
Ha dre ho carantez hepret
E fell d'in souffr betec ar maro,
Beza evidoc'h goall-dretet.
Deut, va Jesus, dent em c'halon,
Evit m'ho carin mui-ouzvui,
Ha na zilessot quet ac'hanon
Da zont biquen d'hoc'h offansi.
Guerc'hea Vari, va æl-gardien,
Oll sænt hac oll ælez eûrus,
Grit ma recevin hep ienien
Hac hep neglijanç va Jesus.
Amen.

---

## AVIS GOUDE AR GOMMUNION.

EBars ar vuez spirituel oll ne deus netra martese a guer bras gonsecanç evel ma'z ê gousont implija erfat an amser incontinant varlerc'h ar gommunion, evit tenna anezi ar frouez hac a profit p'evit hini eo bet instituet gant hor Salver; o caout ur sourci bras d'en em entreteni neuse ganta, ha da zerc'hell compagnunez deza en hon interieur: rac d'he lesel he-unan

gonde ma hon eua hen recevet en hon estomac, hep chom un nebeut d'en em antreteni ganta, hon-ne so un incivilite hac un indifferanç pehini so estranjoc'h mil gueich ha'mil-all, eguet na ve lesel ur roue heunan en ur c'hampr hep rei compagnunez dezâ, goude ma en deffe great deomp an henor da entren en hon ti evit renta bisit deomp. Ha na d'e quet ar mancamant-se eo a so caus ma'z eua quen nebeut a dud a guement a denn eus ha c'hommunionou ar profit ba allent denna?

Chetu p'evit tra e ranquer caout un dilijanç vras, da regli ba da implija erfat an amser precius eua ar visit-sa a ra deomp roue an oll ronanez, hep caout damant ebet da chom hirra ma ellomp d'en em antreteni ganta goude he veza recevet. Rac un ene a ell neuse non pas epquen querzet, mæs redec ha nijal memes etrese ar berfection, hac en em garga eua a un infinite a binvidiguez apirituel, pa ema lojet enni ar pinvidic bras Crouer ar bed, pehini ne c'houlen quen nemet he c'harga eus a c'hraçou hac a bresantou divin, eguis ma lavar ar Scritur : *Dilata os tuum, et implebo illud*; Digorit franc, emezan, guenou ho calon, oc'h he dispos d'in dre an devotion hac an affectionou fervant em andret, ha me he c'hargo deoc'h a zonæsonou hac a c'hraçou, hac eus va c'harantez divin.

Rac-se'ta na vancomp jamæs gonde ar gommunion d'en em antreteni ur maread gand hor Salver en hon interieur, dre voyen an actou devot pera a raimp gant brassa ferveur a vezo possubl deomp. Chetu ama ivez en lies fæçon an actou goude ar gommunion : choasit anezo ar re a blijo gueneoc'h, rac ne de quet necesser ho grac'h oll, mar quirit, da ur memes commnnion, quen nebeut hac en actou diaraoc; mæs ober a ellot ur re breman hac ur re all ur veichall; ha grit-hi arao gant un attantion vras.

## CANTIC VAR AR ACTOU

***Pere a ve profitabl da ober goude ar communion.*** **Var en ear gallec :** ***Calin, d'où vient tout ce grand bruit !***

| | |
|---|---|
| ME gred ferm, o va Doua,<br>Ema enon ho majeste;<br>Ia, va Salver, c'houi hoc'h-unan,<br>Ho corf, ho coad hae hoe'h ene<br>A so lojet em c'halon bremam,<br>C'houi, va Jesus, Den ha Doue. *b.* | Act e feiz. |
| C'houi pehini so het douguet<br>En corf ar Verc'hes benniguet,<br>Hae a so bet marn en ur groas;<br>C'houi pehini da ben tri dez<br>Hoc'h-unan caër a ressuscitas<br>Hac a hignas en eê ivez. *bis.* | Var mysteriou hor Salver. |
| Ia m'her c'hred evit certen;<br>Va Doue, crisquit va c'hreden,<br>Ma creseo ive va c'harantes,<br>Hac en hoc'h endret ma ellin<br>Caout mui-oc'h-vui an anaoudeguez<br>Eus ar faver hoc'h eus grêt d'in. *b.* | Act a anaoudeguez-vad. |
| Penaus hiquen ec'h ouffen-me<br>Trugarecaat ho majeste<br>Eus ho madelez vras em andret,<br>Pa zeut eleae'h ma funissa<br>Evel ma em eus hen meritet,<br>Dre ho pisit d'am cherissa. *bis.* | Evit trugarecaat Doue. |
| Ne deus tousek nac emprevan<br>Quer vil a ma'z oun va-unan;<br>Hae ar re-se n'ellont quet pee'hi,<br>Ha me siouaz ! a sn carguet<br>A hec'hejon hae a lousdoni,<br>Ha c'hoaz ez oc'h enon lojet. *bis.* | Act e humilite. |
| O Guere'hes sacr mam va Jesus<br>Oll sænt hac oll ælez eûrus, | Peden d'ar Verc'hes ha d'ar sænt. |

Trugarecaït hen, me hosupli ;
Hac epad un eternite
Rentit dezan gloar ha meuleudi ,
Pan'ema quet emgallout me. *bis.*

*Actou a garantez.*

Abarz tostaat ouz an auter
D'ho tiguemeret, va Salver,
Em eus lavaret deoc'h ho caren ;
Brema m'en lavar adarre,
O va Jesus, va mad souveren,
Ho caran mui eguet neuse. *bis.*

*Act a gontrition.*

Perac n'allan-me ho caret
Evel ma r'ar Seraphinet,
Hac evel ma r'ar Verc'hes Vari ?
Ha na d'e va c'halon rannet
Gant queuz da guement ingrateri
Am boe biscoas enhoc'h andret? *b.*

*Actou a bropos ferm.*

Ar garantez am eus ouzoc'h ,
Hac a fell d'in da gaoot pelloc'hi,
Sicourit gant ho craç, va Doue ,
A vezo querferm, quer constant ,
Na offansi mui ho majeste ,
Da visna marvelamant. *bis.*

*Act a c'houlen.*

Rac-se, va Jesus, a vreman
Hac evit mad e renonçan
D'ar pezso controld'ho volontez,
O c'houlen diguenéoc'h mervel
Quen ma tisplij d'ho madelez
O coumeti pec'het marvel. *bis.*

*Evit creaat hon resolution vad.*

Penaus e teun-me , ma Doue,
D'hoc'h offansi-hu adarre ,
Goude quen alies a bardon ,
Goude quement a drugarez
A rit em andret en peb fæçon ?
Quent, va Jesus, coll va buez. *bis.*

*Act a renonçamant da guement so caus da bec'hi.*

Rac-se me renonç d'ar pec'het
Pe da hini oun bet sujet ,
Ha da guement frecantation
A so bet caus d'in da bec'hi ;

Ha mar goerru nep occasion,
Me a bellai prest diouti. *bis.*
O va Redamtor, me ho ped, | Oræson d'hor Salver.
Na zeut d'am dilesel neprel;
Chomit em ene hivisiquen,
Hac em buez hac em maro,
Ha goude mervel, evit biquen,
Deoc'h, va Jesus, tout me n'em ro. *bis.*

## CANTIC VAR AN ACTOU,

*Goude ar gommunion en ur fæçon-all.* Var an ear Gallec : *Accourez, Esprits purs, et rendez vos louanges.*

ME a gred fermamant ema presant enon-me
Ho corf sacr, va Jesus, gant ho coad hac hoc'h ene;
Rac-se me hoc'h ador gant respet, va Salver,
Oc'h anaout ez oc'h sur va Doue, va c'hrouer.
Allas, va Redamtor, biscoaz n'em eus meritet
E visen guenec'h-hu er fæçon-ma bisitet ?
Penaus hoc'h eus-hu bet quement a drugarez
Da zont en or preou vil, leun a vreinadurez ?
Na d'oun nemet pec'het, ordur hag impurete,
Ne d'oun nemet un neant en presanç ho majeste ;
Penaus ec'h ouffen-me anaout eta nepret
Ar vadelez estranj hoc'h eus-hu em andret ?
Couscoude m'en em ofr gant guir humilite
D'ho servija, va mestr, ato gant fidelite ;
Me ro deoc'h va c'halon quer conls ha va speret ;
Evit sonjal enoc'h hac evit ho car a greis va ene.
Ia, va Zad divin, m'ho car a greis va ene,
Ha moyennant ho craç, ho carin pelloc'h ive ;
Me chosse quent mervel evit ma tilesen
Ho carantez santel o terri ho lesen.
C'houi eo va oll desir, c'houi eo va oll esperanç :
D'ho c'heul ha d'ho caret roit d'in ar berseveranç ;

Na bermetit biquen, va Salver truezus,
Et teuen da gommeti nep seurt pec'het grevus.
Evit na vezin mui diouzoc'h dispartiet,
Grit ma faezin ar c'hig, ar bed hac an drouc-speret;
Abalamour d'ec'h-hu me renonç a-vrema
D'ar plijadurou fall a gafer er bed-ma.
Va Jesus, anconaït va fec'hejou tremenet,
Ha roït d'in anezo en c'halon ur guir regret;
Grit ma resistin ferm ouz an dentation,
Ha ma tiouallin gnell ous an occasion.
Rac-se plijet gueneoc'h sellet ouzin a druez,
O rei d'in assistanç ha nerz em sempladurez,
Ma ellint gant couraij trec'hi an oll viçou,
Dre voyen ar pratic eus an oll vertuzion.
Etre ho taouarn sacr en em lacan, va Jesus,
Pa'z on prenet gueneoc'h dre hoc'h oll goad precius;
Cunduit va gammejou bete va zremenvan,
Ha deut en articl-se d'am difenn ouz Satan.
Hoguen grit a-vrema d'in va-unan ma varvin,
Evit dec'h-hu epquen bivisiquen ma vevin;
Chomit guenen, Autrou, ha n'am dilesit quet,
Quen a vezin gueneoc'h eürus en eê rentet.
O va Redamtor quer, p'eur en ho rouantelez,
E canin me dec'h-hu meuleudi gant hoc'h Ælez,
Evit an drugarez hac evit ar faver
Hoc'h eus er sacramant exercet en c'hever?
Guerc'hes, mam an hini am eus brema recevet,
Sant Joseph, va Æl-Mad, ha ma faëron benniguet,
Ha c'houi oll Sænt eürus, hac oll Ælez santel,
Rentit da Jesus-Christ un enor eternel.
Ra vezo gant an oll en sacramant an auter
Meulet, trugarequeet hac adoret, va Salver,
Assemblet gant an Tad ha gant ar Speret-Glan,
Tri ferson en un Doue, ha Doue peb unan.
Amen.

## CANTIC EVIT ELUMI CARANTEZ

*Jesus en hor c'halon mui-ous-oll goude ar communion santel.* Var ton guers ar Gananeen.

O Va Jesus, va viou meulet
Epad an oll eternite,
Da vena deut hirio d'am guelet
Gant quement a humilite ;
Ha viot enoret, va Jesus,
Er sacramant eus an auter
Da vena bet quen trugarezus
Em andret, ha me quen dister.
Me garre ven capabl da visquez,
O va Jesus! en hoc'h andret
Eus va c'halon an anaoudeguez
Dre ur garantez vras meurbet :
Guerc'hes Vari, hac oll Sænt eûrus,
Ha c'houi oll Ælez benniguet,
Ma secourit da garet Jesus
Ha d'he veulit diouz ma ê dleet.
Evit Jesus ar bed a lesan,
Rac ne d'eo nemet un drompler ;
Da Jesus eo en em adressan,
Jesus a ra va oll douçder :
Jesus a so scrifet em ene ;
Gravet ê Jesus em c'halon ;
Jesus a so brema guenême,
Ha ne quitaï quet ac'hanon.
Hep va Jesus netra ne garan,
Jesus eo va mad souveren ;
Jesus epquen eo a zesiran
Da chom bepret anon da ren :
Jesus va so c'honsolation,
Jesus eo va rejouissanç,
Jesus eo en peb affliction
Va refuj ha va oll fiziang.
Jesus epquen eo va c'harantez,
Jesus eo pried va ene ;
Va Jesus hervez he volontez
A zisposo ac'hsnon-me ;
Da Jesus oun hs dezan vezin,
Ne zispartiin quet diouz Jesus ;
Jesus a tô queit ha ma vevin,
Vezo ma zensor precius.
O va Jesus leun a drugarez,
Ouzoc'h em izom e clemmin ;
Va Jesus em oll semplidurez,

C'houi d'am sicour a c'houlennin;
C'houi eo va nerz em infirmite;
Hac eus va oll advarsourien
E trec'hin an importumite,
O va Jesus, dre ho moyen.
O va Jesus, me hagred enoc'h;
Me esper enoc'h, va Jezus;
Me ho car hac ho caro pelloc'h,
Gant hoc'h assistanç vertuzus;
Ra vezo consumet va c'halon
Dre garantez en hoc'h andeet,
Na zeuin, va Jeaus, en nep fæçon
Da zisplijout deoc'h mui nepret. Amen.

---

## CANTIC EVIT EN EM ANTRETENI

*Gant hor Salver goude ar gommunion, hac evit discouez hon anaoudeguez vad en he andret da veza en em leset gueneomp er sacramant adorabl eus an auter.* Var ton Guers ar Samaritaneo.

Goude heza communiet,
Me am bez contantamant
Oc'h en em velet unisset
Gant Jesus er sacramant;
Me hen ador bac her c'hontempl,
Me ofr va c'halon dezan,
Evit ober eguis un templ
Hac ur palæs anezan.
Chalmet gant an donediguez
Eos 'va Redamtor divin,
E teu peb laounidiguez
D'am lamet a bep chagrin;
Hac e lavaran, va Doue,
Va c'hrouer ha va buez,
Me so deoc'h a greis va ene,
Ha c'houi so d'in-me ivez.
Meulet ra viot, va Salver,
Da veza instituet
Ar sacramant eus an auter,
Evit chom gueneomp bepret,
Hac evit mezur hon ene
Gant ho corf ha gant ho coad;
Ra viot un eternite
Meulet ha trugarequeat.
Me ho supli, roït ho graçou
D'ar re a hoc'h enevont quet,
D'hoc'h anaout en taberclou,

Evit ma teuint d'ho caret;
Eguis un ermit en ur c'hoat,
Ouc'h eno en em guzet:
Hac eguis un oan egarad,
Ouc'h gueneomp en em leset.

O va Jesus! en guirionez
C'houi a so ur pastor mad,
Ur pastor leun a garantez
Ouz ho teuved quen ingrad;
Ni so bugale dinatur,
C'houi un tad leun a druez,
Hac a laca ho plijadur
Da veza en hon touez.

Evellen e teu d'hor guervell,
Er sacramant-se cuset:
C'houi pere aso en trevell,
Ha dindan ho peac'h squizet:
Deut oll, deut oll dave don-me:
Deut oll d'ar gommunion
Ha me roï soulaj d'hoc'h ene
Ha guir gonsolation.

Guir eo pa'z an devotamant
D'ho caout er gommunion,
Em bez cals a soulajamant
En peb seurt affliction,
Neuse vez æset va speret
Hac e teu ho carantez
D'am lacat ive d'ho caret
Ha da heul ho polontez.

Rac-se m'en en rejouisso,
P'em eus quement a sujet,
O caout an enor d'hu receo,
Va Redamtor benniguet,
Memes diabarz va feultrin,
Ha non pas epquen em zi,
Evit ma beza quen indin,
E rac'h d'in ur seurt confi.

Na bermetit quet, va Jesus,
Pa'z in oozoc'h da dostaat,
E ven james quer maleürus
D'ho receo en ur goall stad;
Rac nep en deus an assuranç
D'ho receo indignamant,
A receo memes he setanç
Hac a zebr he jujamant.

P'en em bresantin d'ho panquet,
Evel ma'z un quer frajil,
Grit ma cacin diouz va speret
Peb sonjeson inutil;
Rac d'ar poent ma ho recevomp,
Eo ret e vemp egaret,
Ma na d'eo enoc'h e sonjomp,
Ha ma na zeuomp d'ho caret.

O va Salver! ni so eûrus
Ho caout-hu d'hon alvocad!
Hac ho couliou precius
A brocur bepret hor mad:
Emaoc'h bepret var an auter
Offret gant ar veleien,
O calmi ho Tad eternel
En andret ar bec'herien.

O Guerc'hes glorius Vari,
Templ an Dreindet adorabl,
Hoc sicourit da enori
Un myster quen admirabl,
Trugaracaït ho map Jesus
Da veza ennan choumet
Gant ur desir carantezus
D'en em rei deomp da vouet.

Obtenit deomp, Itron santel,
Ar c'hraç da dostat outa
Gant un devotion fidel,
Endra vezimp er bed-ma,
Evit, oc'h zisquemeret
Alies ha dignamant,
Ma'z aïmp d'an evou d'he velet
Gueneoc'h eternellamant.
Amen.

---

## CANTIC VAR AN ACTOU

*En ur fæçon communoc'h goude ar gommunion.* Var an ton ordinal, *pe* var an ear gallec: *Je me prosterne, mon Seigneur.*

*Act a feiz.*

ME a gred ferm, va mestr divin,
Eroa disquennet em peultrin
Brema hogant tivinite,
Ho corf, ho coad hac hoc'h ene.

*Act a adoration.*

Rac-se dirazoc'h prosternet
Em interior gant respet,
Me hoc'h ador, o va Salver!
Eguis va Done ha va C'hrouer.

*Act a humilite.*

Allas! biscoaz ne veritis
Em c'honsiderasac'h en nepguis;
Penaus hoc'h eus hu'ta prijet
Va bisita, roue ar bed!

*Action a c'hraç.*

Penaus hi quen e allen-me
Trugarecât ho majeste?
Ne d'oun nemet sempladurez,

Nemet pec'het ha paourentez.

*Act a admiration.*

Peguer bras ê, o va Salver,
Ho carantez-hu em chêver,
Pa fell deoc'h loja em c'haloun,
Ha me peguer miserabl oun?

*Act a garantez.*

Perac n'allan-me caont ivez,
Ouzoc'h-hu quer bras carantez?
Me ho car muia ma c'hallan,
Dreist quement tra so er bed man.

*Act a offranç.*

Hoguen pa ne allan nepret
Diouz ma ve requis ho caret,
Deoc'h ho carantez hoc'h-unan
Gant hini ho Mam a offran.

*Act a soumission.*

Deoc'h evit un eternite
Me ro va c'halon, va Doue:
Compsit, gourc'hemennit en hi,
Ha grit a guerrot anezhi,

*Act a gontrition.*

Siouas! penaus em eus-me bet
Un seurt madelez offancet?
Ur regret bras am eus, va Za[...],
Ma'zoun betouzoc'h quêningrad.

*Act a esperanç.*

Esperanç am eus couscoude
Da gaout va pardon, va Doue,
Dre ar maro ha passion
Hoc'h eus anduret evidon.

*Act a bropos mad.*

Pelloc'h e fell d'in, va Salver,
En em acquita em dever,
Ha miret ho courc'hemennou
Gant ar sicour eus ho craçou.

*Act a renonçamant da dri adversour bon ene.*

Renonç a ran d'ar c'hig, d'ar bed
Ha d'an ærouant milliguet,
D'he bompou had'he oll œuvrou
Ma talc'hin mad d'hoc'h, va Autrou.

*Act evit goulen ar sicour eus ar c'hraç.*

Evit n'hoc'h offansi nepret,
Ha ma teuin ato d'ho caret:
Me ho supli d'am assista,
Rac hep ho craç n'allan netra.

Evit goulen an teir vertuz principal.

Grit ma cresco enon bamdez
Feiz, esperanç ha carantez,
Ha roït d'in an oll vertuzinu,
Ma vezin trec'h d'an oll viçou

Evit goulen ar seiz vertuz control d'ar seiz viç capital.

Ma tevin dre an humilite
Da drec'hi ar superbite,
An avariç dre'l larjentez,
Al luxur dre ar hurentez.

Dre ar garantez an avi,
Dre an dougder ar facheri,
Ar gourmandis dre'n demperanc
An diegui dre'n dilijanç.

Evit goulen beza diangaich diouz ar bed.

Na bermetit em be nepret
Nep seurt attaich evit ar bed,
Grit ma vezo bivizіquen
Va oll desir d'ho c'heul epquen.

Act a resination.

O va Jesus, en peb facon
E resinan deoc'h va c'halon,
Evit beza contant bepret
A guement a reot em andret.

Evit goulen ar batiantet hac ar berseveranç.

Roït d'in ar batiantet vras
Evit douguen d'ho c'heul va c'hroas,
Hac ar c'hraç, va Autrou divin,
Da berseveri betе'r fin.

Offranç ha peden da Zoue an Tad.

M'en em offr deoc'h, Tad eternel,
Assambles gant ho Map santel,
Roït d'in ho penediction
En he consideration.

Peden d'ar Verc'hes.

Guerc'hes Vari, mam druezus,
P'ema gueneen ho map Jesus,
Trugarecaït hen, me ho ped,
Suppliit hen n'am dileso quet.

Da sant Joseph, d'an el mad, d'ar paëron ha d'an oll sænt.

C'houi sant Joseph he dad maguer,
Va el-mad, va faëron quer,
Oll sænt hac oll elez eæus,

Va recommandit d'am Jesus.
Meulit evidon da viquen
Jesus, hon Autrou souveren;
Meulet ra viot, va Salver,
Er sacramant eus an Auter. Amen.

---

## AN DEVOTION

### D'AR VERC'HES VARI, MAM DA ZOUE.

*Cantic evit disqouez penaus ar guir devotion d'ar Verc'hes a so unan eus ar moyennou assur da veza salvet.* Var ton *guers ar Samaritanen*, pe, *goude beza communiet.*

AR voyen d'en em assuri
Evaus hor silvidiguez,
Eo beza d'ar Verc'hes Vari
Devot epad hor buez:
Certen eo hervez ar scritur,
Diouz ma entent an tadou;
An experianç hren assur,
Ar ræson ivez her prou.
Etre cals a desteniou
A velomp er scritur saer,
E man deoc'h unan pe ziou,
Considerit-hi erfat;
D'ar Verc'hes ez int appliquet
Gant an Ilis er goueliou
A ves dezi solenniset.
Evel pa vent he c'homsou.
Nep, emezi, am c'hafo-me,
A gafo sur ar vuez,
Ha digant an Autrou Doue
A denno silvidiguez;
Ha piou bennac am enoro
Gant devotion fidel,
Hep douetanç en em assuro

Qui me invenerit, inveniet vitam, et hauriet salutem à Domino. *Prov.* 855.
Qui elucidant me, vitam æternem habebunt.

*Eccli.* 24. ℣. 31.

Inventâ Mariâ, invenitur omne bonum. *S. Bernard, Idiot.*

O beatissima virgo Maria! omnis ad te conversus et à te respectus, impossibile est ut pereat. *S. Anselm. apud Bonav. in spec. Virg. ch.* 5.

Eus ar vuez eternel.

Rac-se p'hor bez cafet Mari,
Evel a lavar un tad,
Hon eus cafet moyen dreisi
Da obteni peb seurt mad:
Impossibl eo e vez collet,
Eme daou sant bras, hini
A guement so outhi troet,
Ha consideret gant hi.

Dre an experianç memes
E veleur pell amser so
Ar re so devot d'ar Verc'hes
Sicouret gant hi ato:
Ar bec'herien ar re vrassa.
Dezi en em adresset,
Ho deus oll gallet beza
Dre he moyen pardonet,

En peb lec'h eo bet invoquet,
Hac en peb izom ivez,
Ha bepret e deus disquezet
Mereou eus he c'harantez,
Ha peguement eo ar c'hredit
E deveus dirac Doue,
Ispicial evit profit
Hac evit mad an ene.

Mar c'hoantaït e teue a ræson
Da brou deoc'h ar virionez,
Comprenit hepquen a fæçon
He gallout, he madelez,
Rac p'en devez un den gallout
Ha bolontez-vad ouspen,
E vez sujet da esperout
Diganta cals a souten.

Nec facultas illi deesse potest, nec voluntas; nisi fortè aut non creditur Dei Filius honorare

D'ar Verc'hes ne ell quet mancout,
Eme unan an tadou,
Na bolontez-vad, na gallout
Da obteni deomp graçou;

Rac gant he Map eo enoret;
Chenjet eo e garantez
He entraillou, p'ho deus douguet
Carantez Doue ivez.
A ur perz ar Verc'hes Vari
A so leun a vadelez,
Hac he deus c'hoant da brocuri
D'an oll ho silvidiguez;
Hormam gommun eo (gant enor
Galvet mam a drugarez)
P'en deus roet deomp ur Redamtor
Pehini ê hor buez.
Hi eo an intercessoures
Evidomp dirac Doue:
Hi ê hon guir alvocades,
Hac hor c'har muioc'h a-se:
Dreist peb tra mar he servijomp
Gant ur guir devotion,
Certen en deveus evidomp
Tenerroc'h affection.
Chetu aman an desteni
A ro deomp a guement-se;
Evidon-me sur, emezi,
Nep am c'har, m'ho c'har ive:
Mæs piou a ouffe lavaret
Peguement a garantez
En deveus hi en ho andret,
Na peguer bras madelez?
Eus a ur perz all ec'h illit
Cridi ez ê bras meurbet
Hac he gallout hac he c'hredit,
P'ê gant Doue quer caret;
Hi pehini so bet choaset
Dreist an oll grouadurien,
Gant an eil ferson ar Dreindet,
En hi d'en em ober den.

Matrem, aut dubitare quis potest omninò in affectum caritatis transîsse Mariæ viscera, in quibus ipsa quæ ex Deo est caritas, novem mensibus corporaliter requievit. *S. Bern. Serm. 1. de Assumpt.*

Ego diligentes me diligo. *Prov.* 8.

Ar c'hemta person an Dreindet
He c'har eguis he verc'h quer,
Hac eguis he vam benniguet
He c'har an eil hor SALVER;
An drede er Speret Santel
He c'har c'hoas a dra certen,
Dre ma'z eo he bried fidel,
Evel m'a oar peb c'hristen.

O veza'ta consideret
Gant an Dreindet evelse,
Peb gallout en deus recevet
Hac en douar hac en eê;
Ha mar deus da intercedi
Evit he servijerien,
E teu dezo da obteni
Ar c'hraç a gar da c'houlen.

Data est illi Mariæ omnis potestas in cœlo et in terrâ. *P. Damianus. Ser. 1. de Nativ.*

Piou a vezo quen disoursi
Eveus he silvidiguez,
Na vezo'ta devot dezi
Endra chomo en buez?
P'az eo ur voyen quer nerzus,
Evel m'hon eus disquezet,
Evit en em renta eûrus
Gant ar sænt ha sænteset.

Ha ma lavarer eo ur ain
E vezo un den salvet,
Pa vez devot d'ar Vam divin,
Ec'h aller couls lavaret,
Ma na vez quet devot dezi,
Eo sin e vezo collet;
Pa'z ê guir penaus eo dreizi
Ec'h antreer en eûrusdet.

Dre valer hac e neglijen
Va devotionou-all,
Biquen-hou-ma ne zilesen,
Pa ven memes un den fall;
P'e stad bennac en em guefin,
Em bezo da Vam Doue

Recours

Reçours ato ma obtenin
Dreizi pardon d'am ene.
Rac ne deffe quet ar galon
Da zont d'en em resolvi
D'am dilesel en abaodon,
Endra zeuin d'he invoqui :
O hano santel a Vari !
Dindan pini ne dle den
Doot jamæs da zisesperi,
Mar car ober pinijen.
Rac se, Mari, mam a druez,
Refuj an oll bec'herien,
Chom a rin epad va buez
Etouez ho servijerien ;
Hac evit ma vezin salvet
O caout deoc'h devotion :
Me ho supli d'am c'hemeret
Dindan ho protection. Amen.

Maria, ô nomen sub quo nemini desperandum ! *S. Aug*

## CANTIC VAR AR RÆSON

*Da veza devot d'ar Verc'hes.* Var an ear gallec : *Dieu tout-puissant, Dieu de bonté : Oc'h he chenj un nebeudic*, pe var an ton : *Sellit an dra-ma, pec'herien, ma reot brema guir binijen.*

BEzit devot da Vam Doue,
Hac e sauveteot hoc'h ene :
Ret eo erfat-e ve guirion
Ha sincer ho tevotion,
Hognen evit ma ve sincer,
Clevit petra so necesser.
Da guenta oll ispicial
Eo requis e ve cordial,
Me lavar un devotion
A ve eus a greis ho calon,
Ha non pas epquen a c'henou,
Pe divar bec ho musellou.
Ar praticou exterieur
A so excellant, mar bezeur
En desir da blijout dezi,
O tiouall na zeuet d'he blessi,
Oc'h ober traou disagreabl
Dirac he bisaij venerabl.
D'an eil, eo ret e vec'h fidel
En ho tevotion santel,
Hep jamæs he abandoni,

Mæs o iont da berseveri
En despet da bep chenjamant
Ha da bep ioconveniant.
Beza ez eus meur a fæçon
Da bratica an devotion
En andret ar Verc'hes Vari,
Pe o iun, pe oc'h he fidi
Pe oc'h ober alusennou
Pe vortificationou.
Cheiu ama praticou eas
Ha couscoude profitabl bras,
Ar guenta principalamant
Eo en em rei antieramant
Da servij ar Vam divin-se
Evel dezt guir bugale.
Evit, oc'h ho consideri
Evel un dra apparchant outi.
Ma teui d'ho quemeret ive
Er gonsideration-se
Dindan he guir brotection
Gant teoeroc'h affection.
Goude beza dezi offret
Hac ho calon hac ho speret,
Evit derc'hel memor a-se,
E ve mad ouspen quement-se
Douguen ur marq exterieur
Eus hoc'h ofrang interieur.
Darn a guemer ur scapuler;
En em lacat a ra darn-all
En breuriez ar rosera;
Me guef hen-nez an assura,
O iont bemdez da lavaret
Devotamant ar chapelet.
Me re avis deoc'h da blaci
Un imaij dezi en ho ti,
Oc'h he lacat en un andret
Ma rit muia ho tarempret
Evit enon he saludi
Hac en distro hac ur sorti.
Ouspen devota ma ellot
He gueliou-bers a celebrot,
O iont d'eo em lacat en stad
Da veza dirazi deut-mad
Dre voyen ar govision
Hac ivez ar gommunion.
D'ar sul quenta eus a bep mis,
Mar d'he footet en hoc'h ilis
Ar rosera, ec'h assistot
Er procession, pa ellot;
Ha mar beac'h en pec'het marvel,
E covesaot couls ha d'he gouel.
Mad ve deoc'h ivez exerci
Bep sadorn en andret Mari
Un dra eus ho tevotion,
Oc'h ober dezi oræson,
O iun, o rei an alusen,
Pe o clevet an oferen.
Disquez a reot dezi bemdez
Ur merq bennac a garantez,

Hac he salutot a galon,
O c'houlen he frotection
Ma plijo ganti en deiz-se
Miret ns offansot Doue.

Pa gleffot cloc'h an *Angelus*,
Na vezit james diegus
Da lavaret teir gueich AVE;
Ha pa n'er c'hleffac'h quet ive,
E tleit en em accustumi
Teir gueich en deiz d'he saludi.

Saludit-hi c'hoas davantaij
Pa son an heur en horolaij,
O pidi nense ar Verc'hes
Da vezs hoc'h alvocades
Dirac Doue m'ho sicouro,
Pa viot en heut ar maro.

Erfin pa vezo deut an noz,
Goude ho coan abars repos,
Livirit he litaniou,
Ma chasseo pell an diaoulou,
Ha ma roï deoc'h digant he Map
Ar c'hraç da gaout ur maro mad.

Oc'h exerci e vir galon
Erguis-ma ho tevotion
En andret ar Verc'hes Vari,
Gant he tauot da berseveri,
Ho pezo leac'h da esperout
An effejou eus he gallout.

(*) Drejzi e viot assuret
Da erruout an eürusdet,
Hervez ar santimant commun
P'eus a hini ne zouet nicun,
Pentaus biquen da goll ne d'aï
Nep a so devot da Vari.

* *Cliens Mariæ nullus æternùm peribit.*

---

## CANTIC VAR AR RESOLUTION

*Da veza devot d'ar Verc'hes, oc'h he servija hac oc'h he c'haret bete'r maro : ha var* Memorare, *pehini a vez canet en couenchou al leaneset en enor desi peb sadorn.* Var ton guers ar Gansneen, *pe* var un ton nevez.

GRêt am eus ar resolution
Da veza devot d'ar Verc'hes;
Hou-ma vezo va devotion;
Ha dezi ne vanquin james;

Ar *Memorare* pehini so en fin ar c'hantic-ma a so un oræson miraculus,

evel ma lenner en buez ar belec venerabl an tad Bernard a Baris, pehini he recommande d'ar bec'herien evit goulen ho c'honversion dre intercession ar Verc'hes, hac en deveus rapportet couls hac an escop santel an Autrou de Bellai, penaus sant Frances de Sales a lavare bemdez gant un devotion vras ar memes oræsnn-ma hac he recommande ive d'ar re-all, cheto-hi ama'ta en latin hac en brezonnec.

O peguen douç eo ar sonjeson
E deveus un ene bemdez,
Pehini so tomet e c'halon
Ouz Mam Doue dre garantez!
Varlerc'h Jesos e caran Mari
Hac e rin va flijadurez
O servija hac oc'h enori
Ur Verc'hes epad va buez;
Eûrus eo nep a so e speret
O sonjal atn er Verc'hes:
Eûrus nep en deus-bi quemeret
Evit he vam hac he vestres.
Erguis-se'ta me vezo eûrus,
Rac da jeunæa, ô va Itron,
E talc'bot goude ho map Jesus,
Ar plaç huela em c'halon;
C'houi vezo enni ar rouanez,
Hac ho map Jesus ar roue;
En sonveren, c'houi souverenes,
A ziapozo ac'hanon me.
Pa v'em enep an ifern savet,
Ne gollin quet an esperanç
Am eus da veza dreizoc'h salvet
Moyenant ar bersevetanç:
Rac-se'ta, Guerc'hes, me ho supli
Procurit ma perseverin
En servij Doue hac hoc'h hini,
Hac ho caret ma varvin.

Memorare, o piissima Virgo Maria! non esse auditum à sæculo quemquam ad tua currentem præsidia, tua implorantem auxilia, tua petentem suffra-

O Guerches Vari leun a druez,
Ho pezet memor, me ho ped,
Penaus biscoaz den en he vuez
N'en deveus guelet na clevet
Ho pise leset en abandon
Nicun a guement a deuje
D'en em adressi deoc'h a galon,
Daoust peguer bras pec'her vise.

Nan, ne deut jamæs da zilosel
Nep en em laca gant fiziang
Dindan ho protectiun santel,
Hac a c'houlen hoc'h assistanç,
Er memes fizianç e teuan ivez,
O Guerc'hes, mam a guerc'he-
set,
D'en em adressi d'ho madalez
Ha da gaout recours d'hoc'h be-
pret.

Oc'h huanada en ho presanç,
Evel ur pec'her bras ma'z oun,
(Evel pec'heres bras ma'z oun,)
En em breasritan gant reveranç
Dac'houlen dreizoc'h ar pardon:
Pa'z oc'h arvameus ar groms divin
Na zisprijit quet va c'homsou;
Mæs o clevet favorabl ouzin,
Ma exaucit em izomou. Evallen bezet grêt.

gia, esse derelictum. Ego tali animatus confidentiâ, ad te Virgo, virginum Mater, curro; ad te venio, coràm te gemens peccator assisto. Noli, Mater Verbi, verba mea despicere; sed audi propitia et exaudi.

Amen.

---

## CANTIC VAR UN HOMAIJ

*Pe offranç eo't en em lacat dindan brotection ar Verc'hes sacr.* Var an ton, *Me ho salud, Merch am Tad eternel.*

MAr desirit en em offr d'ar Verc'hes
D'he servija ouz he choas da vestres,
E reot dezi en presanç he imaij
An offranç-ma, sa galvet un homaij.
Pa gommançot an em rei'ta dezi,
Ar pez so mad d'he gouel da nevezi,
E leverrot dirazi humblamant
Ar c'homsou-ma evel pa ve presant.
GUerc'hes Vari, merc'h an Tad eternel,
Mam Jesus-Christ pried a Speret Santel,
Pa'z ê c'houi eo refuij ar bec'herien,
Me ho supli, clavit ouz va feden,

Indin bras oun da zont en ho presanç,
Evit ober deoc'h, Guerc'hes, va offranç;
Mæs ho touçder eo a zeu d'am sacha
Hac an desir am eus d'ho servija.
Varlerc'h Doue ha va Autrou Jesus,
Me offr d'ec'h-hu, Itron garantezus,
Ar pez ma'z oun, va c'horf ha va ene,
Ha mouvamant an eil hac eguile.
M'ho choas hirio evit va alvocades,
Evit va mam, va itron, va mestres,
Ha quement tra so em possession
A roan deoc'h tout hep reservation.
Eus a vrema hete fin va buez,
Etre ho tivrec'h, Guerc'hes, mam a druez,
En em strincan eus a greis va c'halon;
Plijet gueneoc'h caout sourci ac'hanon.
Grit ma illin, Guerc'hes, me ho supli,
Diouz bolontez ho Map en em regli;
Mirit na raën, na gomsen, na sonjen
Jamæs netra enep he c'hourc'hemen.
Ur propos term a ran, Guerc'hes Vari,
Bemde c'houlou hep faut d'hoc'h enori,
D'hoc'h imita em oll actionou,
Ha da gaout deoc'h recours em izomou.
Me brocuro ma viot c'hoas caret
Gant ar re-all couls a guenen bepret;
Ha nep em eos dezâ da gommandi,
Me empecho na zeuint d'hoc'h offansi.
Nepret, Guerc'hes, nepret n'ho tilesin,
Bete'r maro d'ec'h-hu mad e telc'hio;
Gant fizianç vras en ho protection
Em hezo deoc'h ato devotion.
Santes Mari, mam santel da Zoue,
Recommandit dirazan va ene,
Oc'h ma receo a vrema da viquen,
Etouez an nombr eus ho servijerien.
Ma frezervit diouz goall occasion,
Grit ma faezin peb seurt tentation,

Ha me rin mez da Satan malefirus,
Hoc'h eus he benn flastret quer glorius.
Obtenit d'in abondanç a c'hraçou,
Evit gallout trec'hi an oll viçou ;
Accordit d'in ho penediction,
Ma rin ganti erfat peb action.
O va Itrou, me ho peb dreist peb tra,
Pa em guelot em amser diveza,
Ma sicourit en heur eus va maro,
Ma'z in gueneoc'h da veuli Doue ato. Amen.

## INSTRUCTION EVIT AR ROSERA.

PRofitapla fæçon a ouffac'h da choas evit en em recommandi d'ar Verc'hes ha d'he map Jesus assambles, eo en em acquita erfad eus a vreuriez ar rosera pehini so ur beden mental ha vocal, instituet gant Sant Dominic en enor da Jesus-Christ ha d'he Vam santel, o recita pemzec digenes, da lavaret eo, pemzec gueich dec *Ave, Maria*, gant ur *Pater* araoc peb digenes, hac o vedita ar pemzec myster principal eus a vuez, hac a varo, hac a resurrection hor Salver hac he vam ur Verc'hes Vari.

Ar rosera-ma eus a bemzec digenez a so partajet en tri chapelet, ha peb hini anezo a gompren pemp digenes ha pemp myster, evel ma'z eo expliquet ama varlerc'h.

Ar c'henta so galvet ar chapelet a joa, abalamour d'ar joa a zigaças Map Doue er bed dre voyen he incarnation, pe veus a hini e vediteur ar mysteriou var bep digenes anezan. Lavaret vez ar chapelet a joa-ma evit goulen ar c'hraç d'ar bec'herien d'en em gonvertissa, abalamour ma vez ive ur joa bras en ed gant Doue hac he ælez, o velet ur prc'her pe ur bec'heres epquen oc'h en em gonvertissa hac oc'h ober pinijen.

An eil a so galvet ar chapelet a gueuz pe a souffranç, abalamour da gueuz ar Verc'hes var ar souffrançou ha bassion he Map, pere'a gonsiderer var bep digenes

anezan. He lavaret a receevit obteni ur maro mad d'ar re so ivez en ho fassion prest da vont eus a vuez ar bed-ma. Erfin an trede so galvat ar chapelet a c'hloar, abalamour d'ar mysteriou a c'hloar eus a resurrection hor Salver hac ar Verc'hes, pere a vez consideret var bep digenes anezan : hac hen lavarer evit dilivranç an anaon eus ar purcator da vont da jouissa eus a c'hloar ar barados ive.

Daou seurt rosera so ; ar c'henta eo an ordinal o recita ped sizun an tri chapelet anezan, hac o vont da gofes ha da gommunia, mar galler, bep sul quenta eus ar mis ha da goueliou eus ar vysteriou ar rosera hac oc'hassista er procession d'ar memes deziou. An eil a so galvet ar rosera perpetuel, abalamour ma'z eus ur re-bennac perpetuelament ato da bep heur o lavaret ar rosera en enor d'ar Verc'hes, evit he enori var an douar da bep poent hep paoues, evel ma'z eo enoret en eê da bep poent ive gant an ælez hac ar sænt eûrus.

Chetu ama penaus en em lequer en breuriez ar rosera perpetuel. N'oc'h eus nemet lacaat hoc'h hano er plaç guen a velit ama varlerc'h ar guer-ma (*me*) ; hac er plaçou guen-all pere a velit gouda, e lequeot an deiz hac an heur eus ar mis a guerrot da choas, hep en em oblija couscoude na dre vœu na dre bromessa ebet er feçon-ma.

*Me a bropos gant graç Doue ha Salver da lavaret, en he vrassa gloar hac en enor d'ar Verc'hes Vari he vam sacr, ur rosera antier bep bloaz d'an devez eus a vis vardro heur dioux ar mintin (pe dioux an nôz) en quement ha ma illin.*

### ORÆSON ABARZ AR ROSERA PERPETUEL.

GUerc'hes Vari, mam da Zoue, leun a c'hraç hac a drugarez, alvocades ar pec'herien ha consolation ar re afflijet, exaucit ar pedennou a offr deoc'h ar vreudeur hac ar c'hoareset eus ar rosera evidon, hac acceptit ar rosera-ma ivaz, a fell d'in da lavaret

evit obteni ur guir chenjament a vuez d'ar bec'herien, ur maro mad d'ar re a so en ho fassion, hac un delivranç pront d'an anaon eus ar purcator.

Amen. Evelse beset græt.

---

## CANTIC EVIT RECOMMANDI

*Breuriez ar rosera, elec'h ma tesquer ar fæçon d'en em acquitta en hi erfat, evit enori ar Verc'hes santel hac he Map. Var ton Guers Santes Barba.*

PEc'herien ha pec'hereset,
Mar fell deoc'h sur beza salvet,
En em adressit a galon
D'ar Verc'hes Vari hon itron,

Ur voyen an excellanta
D'he fidi, eo ar rosera,
Pehini so ur vreuriez
Leun a c'hraç hac a santelez.

Hou-mâ so un devotion
A denn mil benediction
Var nep en em acquit enni
Dre voyen ar Verc'hes Vari.

Gant an ilis eo approuvet,
Ur veich bep bloaz solenniset
D'ar chenta sul a vis Here,
Oc'h he recommandi drese.

Ar pez ne deveus accordet
Da zevotion all ebet,
Nemet epquen d'ar rosera
Evit disquez eo ar gaera.

Rac-se ho deveus ar babet
Ouz ar vreuriez-ma staguet
Abondanç a privilejou,
Ha nombr bras a induljaoçou.

Cals anezo a c'hounesot
Quellies gueich ma leverrot
En stad a c'hraç ur rosera,
Pe a dredderen aneză.

Rac-se mar quirit ho profit,
Er vreuriez en em liquit,
Hac en em acquitit enni
Evit hep pres ha nep sourci.

Lavaret a rer assambles
En meur a di un digenes,
Pe ur chapelet daou-anter
Bemnoz abars ma reposer.

Ur c'hustum a so quer meulabl
Ha da Zoue quen agreabl,

A ra ma couez cals a c'hra-çou
Var an evelep famillou.
Un hanter-chapelet bemdez
A ra en spaç a c'huec'h devez
Ur rosera; hac e chom quit
Ar sul da un all, mar quirit.
Ur chapelet bep sadornvez,
Hac ur chapelet bep sulvez,
Gant ur digenez bep pemp dez,
A ra ur rosera ivez.
Choasit ar fæçon a guerrot,
Gant peb-hini ec'h acquitot,
Hac e tennot, hep mar ebet,
Graç vad ar Verc'hes benniguet.
Rac-se bep sizun d'ar Verc'hes
Offrit teir gueich pemp digenes,
Pere a ra tri chapelet
Hac e so evellen galvet:
Ar c'henta a joa, an eil a gueuz,
An dreda a c'hloar, evel m'en deus
Sant Dominic instituet
En enor da Rouanez ar bed.
En digenes ez eus ive
Ur BATER araoc dec AVE,
Hac o commanç ar chapelet,
E vez ar CREDO lavaret.
Brema ez ann da zisclerja
Oll mysteriou ar rosera,
Evit enno ma veditot,
Ho chapelet pa recitot.

---

## CANTIC VAR MYSTERIOU AR ROSERA,

*Perc'hen ve profitabl bras da vedita, endra vezer oc'h he lavaret, peguement bennac couscoude na de quet necesser absolumant gouzout ar mysteriou-ma evit en em acquita ar vreuriez.*

### MYSTERIOU AR CHAPELET A JOA.

*Var an ton* : Selaouit oll guitibunan.

AR rosera ve commancet
Dre'r chapelet a joa hanvet;
Bep digenes e lavarrimp,
Var ur myster he veditimp.

1. Sonjomp d'ar c'henta digenes
Er joa e devoe ar Verc'hes,
Pa oe gant an æl saludet
Da veza mam Salver ar bet.

2. Sonjomp d'an eil devotamant
En he joa ha contantamant
Pa saludas Elisabeth
A songue sant Ian venniguet.

3. Sonjomp d'an drede digenes
En contantamant ar Verc'hes,
Pa c'hanas he Map quer meurbet
En ur c'hraou etouez al loenet.

4. D'ar pevare, pa en rentas
En templ santel d'ar belec bras,
Erit ma vije presantet
Da Zoue he dad, crouer ar bed.

5. D'ar pempet, meditomp ar joa
E devoe an Itron Varia
P'her c'hafas en templ aseset
O tisput ouz an doctoret.

## MYSTERIOU AR CHAPELET A GUEUZ.

*Var ton:* Vexilla Regis prodeunt.

SOnjal a ræmp o lavaret
Ar chapelet a gueuz galvet,
En queuz ar Verc'hes truezus,
Hac en poanioù he Map Jesus.

1. Guelomp d'ar c'henta digenea
JESUS er jardin Olivea,
Beuaet en ur c'houesen a c'hoad,
Proaternet o pidi he Dad.

2. Sonjomp d'an eil e oe freuset
He gorf santel gant taliou foet;
Adal ar pen betec an troad
Ne doa namet gouli ha goad.

3. Sonjomp d'an drede e oa toullet
He ben gant apern hir ha calet
Antreet enna bete'n empenn,
Ha grêt eguis ur gurunen.

4. Consideromp d'ar pevare,
Peguement a boan en devoe

| | |
|---|---|
| O toguen ur groas var adre | Hac en oll tourmanchou garo |
| Var ar gouliou eus he guein. | A souffras ouz ar groas tachet |
| 5. Sonjomp d'ar pempet er maro | Dirac he Vam quer glac'haret. |

MYSTERIOU AR CHAPELET A C'HLOAR.

*Var ton* : O Filii et Filiæ.

EVit echui ar rosera,
Canomp d'an Itron Varia
Ar mysteriou a c'hloar brema    Meulomp Doue.
Meulomp Jesus, meulomp Mari dre'r rosera.
1. Sonjomp da guenta er c'hloar vras
A Jesus pa ressuscitas
E tri dez goude ma varvas.    Meulomp, etc.
2. D'an eil pa bignas en êvou
Jesus Map Doue hon Autrou,
Leun a c'hloar hac a driomphou.    Meulomp, etc.
3. D'an drede, var an ebestel
Couls a var ar Verc'hes fidel
Pa deuas ar Speret Santel.    Meulomp, etc.
4. D'ar pevare, en eê pa oe
Diguemeret corf hac ene
Ar Verc'hes sacr mam da Zoue.    Meulomp, etc.
5. D'ar pempet, pa oe curunet
Er barados gant an Dreindet
An Rouanez eus an oll bed.    Meulomp Doue.
Meulomp Jesus, meulomp Mari dre'r rosera.
Amen.

# AN DEVOTION

## D'AN ÆL-GARDIEN.

*Cantic var ar fæçon da enori hon Æl-mad ha da vezan devot dezan, evit he angaji da gaout mui a sourci ac'hanomp.* Var an ton : *Briel-Izel mam ar Sænt.*

DOue'n deus ordrenet d'he ÆElez hon diouall,
Evit en hon henchou hor miret ouz peb goall;
Oll int servijerien, o veza digacet
Evit sicour an den da vont d'an eürusdet.
Hon ÆElez-gardien, evit obeissa
Da Zoue, gant joa bras a zeu d'hon assista;
Ha mar hor bez dezo un gwir devotion,
Her graïnt certenamant gant mui a affection.
Ouspen an historiou, ar scritur so carguet
Eus ar faveuriou bras ho deus gret da naouspet,
Rac ma'z oant sourcius d'ho enori ato,
Ha da c'houlen sicour en ho izom outo.
Rac-se, m'en assur deoc'h, mar pratiquit ersad
An devotion-ma en andret hoc'h ÆI mad,
Ne gollot quet ho poan : gant laouenediguez
E quemerro sourci eus ho silvidiguez.
Selaouit ar fæçon da renta ho tever,
Ha da veza devot dezan en peb amser;
Sonjit enna alies evit he respeti,
Evit he imita hac evit he bidi.
Bep mintin ho pêt sonj, pa zeut da zihuna,
En deus het ar sourci hed an nôz d'ho peilla,
Evit ho preservi diouz peb goall accidant,
Ha diouz an attacou a-berz an erouant.
Pa viot o sevel hac oc'h en em visca,
Sonjit e sell ouzoc'h : bezit modest eta.
Pa reot oræson, pedit-en ma offro
Da Zoue ho peden, ha gueneoc'h ma pedo.

L

Abars mont en nep leac'h, pa sortiit eua ho ti,
Pedit-en ac'hanoc'h da gaout cals a sourci,
Ha gnulennit outan gant gair humilita
Cusul ha sclerijen en peb difficulte.
Goulennit he sicour, mar ho pe nep affer
Ouz nicun hac e vec diez da ambreguer,
Evit m'en em lacai gant ÆL-mad an den-se
Da zouçat he humor, evit m'en c'hreot guell a ae.
Pa son an horolaij, ar Verc'hes saludit,
Hac evellen d'hoc'h ÆL en em recommandit:
*Æl Doue, ho pet sourci ac' hanon-me brema*
*Hac en heur ar maro, pa'z inn eus ar bed ma.*
*Peautramant* Angele sancte Dei, sit tibi cura meî
*en latin*, Nunc et in horâ mortis meæ. Amen.
Da nôz na vanquit quet oc'h he drugarecât
Da veza rentet deoc'h en deiz-se servij mad:
Pedit-en d'ho tiouall ivez epad an nôz
Diouz pec'het a peb goall abarz mont da repos.
D'ar fin liquit evez na rac'h en he bresanç
Nep seurt dishonestia ha nep seurt disolanç;
Tec'hit diouz ar pec'het, ha n'em bellait ouspen
Diouz goall compagnunez evel diouz ar vocen.
Rac mar heu disprisac'h gant he aliou-mad,
Un test ve en hoc'h enep, eleac'h un alvocad,
Hac e ve mall gauta ec'h erruc ho maro,
Evit beza deliver da vont divar ho tro.
Rac-se grit ar voyen d'he lacat d'ho caret,
Evit ho chom gueneoc'h na euono nepret,
Hac epad ho puez hac en heur ar maro,
Ec'h ellit a dra sur cridi ho sicouro.
Choasit certen amser evit deza disquouez
Mui a zevotion ha mui a garantez:
Bep meuiz enorit-en, pe dre an alusen,
Pe dre ar chapelet, pe dre an oferen.
D'an deiz ma oac'h ganet, pa oe roet d'hoc'h neuse,
Ha d'he c'houel celebret an eil dez a Here,
Grit dezan ul lit bras, enor a meuleudi,
O cofea ho pec'hat hac o sacramanti.

Mad ve deoc'h lavaret nao FATER hac AVE
En enor an nao c'heur a Ælez en deiz-se;
Hor Salver en deus bet revelet he-unan ( *in vità ipsius* )
Da santes Mectilda an devotion-man.
D'an deiz ma oe ganet, en gloar d'Æl-Gardien,
E custume bep bloaz distribui d'ar beorien
Quellies a bistol hac a vloaz en devoa
Charles-Emmanuel, un Duc vras a Savoa.
He imita ellit ive diouz ho moyen,
O tistribui bep bloaz en deiz-se d'ar beorien
Quellies tam bara, pe liard, pe vennec,
Evel a vloaz a so abarz oc'h bet ganet.
Peautramant quellies a weich o repeti
Oræson an Æl-mad, an *Angele Dei*;
Pe o poquen d'an douar quellies gant regret
Da veza bet disent hac ien en he andret.
Evit m'en em rentot dîn eus he garantez,
Ha mîa hoc'h assisto gant mui a volontez,
Bezit henvel ouzan dre'n imitation
Eus he oll vertuziou ha dre'n devotion.
Ne baoues o sonjal en Doue gant respet,
Continuellamant ema oc'h he garet;
Ha c'houi, sonjit enna lies a veich ive,
O lavaret deza: *Me ho car, va Doue.*
Hoc'h Æl-mad en deveus un obeissanç vras
Da volontez Doue pa blij ganta he gaç;
Rac-se'ta bezit pront ouz Doue da senti,
Hac ouz nep en deveus varnoc'h da gommandi.
Dre an humilite ar c'hraç en deveus miret
Ha gloar ar baradoz en deveus meritet;
Elec'h ma'z ê Satan dre ar superbite
Condaounet d'an ifern hed an eternite.
Mar beac'h ive superb, fæsus hac arrogant,
Ez eac'h certen da goll couls hac an erouant;
Ret eo'ta e veac'h humbl, mar fell deoc'h da viquen
Beza eürus en eê gant hoc'h Æl-Gardien.
Bezit douz ha pæsibl en quêver ho nessa,

O soufr he zeffotou hac oc'h he assista;
Hoc'h Æl a souffr ho re, hac hoc'h assist bepret;
Peguen ingrad bennac e veac'h en he andrei.
Evel d'han bezit chast en hoc'h actionou,
Hac en hoc'h oll gonisou hac oll sonjesonou,
Un horrol bras en deus ouz al lubricite,
Rac ma'z eo an Ælez memes ar burete.
Evit derc'hel memor eus an devotion,
Ar fizianç, an enor, an imitation,
En quêver hoc'h Æl mad, deza ec'h adressot
Bemdez ar beden ma liessa ma ellot.

| | |
|---|---|
| Angele Dei, qui custos es meî, me tibi commissum pietate supernâ hodiè illumina, custodi rege et guberna<br>Amen. | ÆL Doue, pa'z oc'h d'in Gardien deputet<br>Dre he vadelez divin,<br>Diouz peb droug d'am miret,<br>Scleraït va speret,<br>Diouallit va c'halon,<br>Ma gouarnit bepret<br>Gant sourci ac'hanon.<br>Evellen bezet grêt. |

*Orœson evit an deiz ma oemp ganet, hac evit peb meurz a hed ar bloaz, da drugarecdt Doue da veza digacet deomp hon Æl-mad, ha da drugarecdt ivez hon Æl-mad eus he oll madelez en hon andret, oc'h he bidi d'he c'hontinui bepret, hac o protesti beza fideloc'h da senti outa hivisiquen.* Var ton *guers Theophilus.*

GRaçou deoc'h, va Doue, da veza digacet
Eus ho palæs ur princ da chom gueoĉ bepret,
Da veza d'in cusul, difenner, alvocad,
D'am pellat diouz an droug ha d'am douguen d'ar mad.
Me ho trugareca ive, c'houi, va Æl quer,
Eus an oll madelez hoc'h eus bet em c'hêver;
Mez am eus o sonjal em dizanaoudeguez
En hoc'h andret, siouaz, hac em lesireguez.

Hoguen me a brotest e vezin fideloc'h
Da heul hoc'h aliou gant graç Doue pelloc'h ;
Rac-se, me ho supli, perseverit ato
Da rei d'in assistanç, dreist peb tra er maro.
Meuli a ran Doue da veza roet c'hraç
Deoc'h ha d'an Ælez all d'he velet faç-ouz faç ;
Pedit hi d'he veuli gueneoc'h evidon-me,
Ha da brocuri d'in mont d'he velet ive. Amen.

*Ar fæçon da recita chapelet an Æl-mad, eus a pehini e comser er c'hantic diaraoc, eo lavaret ar* Gredo *var ar groas ha teir* Pater *en enor d'an Dreindet gant teir* Ave, Maria, *en enor d'ar Verc'hes, var an teir greunen a so goude ar groas ; ha pelloc'h lavaret ar* Gloria Patri *var bep greunen vras a so araoc peb dijenes evit trugarecat Doue eus ar graçou en deveus great d'hon Æl-mad ha deomp hon-unan dre he voyen ; ha var peb hini eus an dec greunen vian lavaret an* Angele Dei, *peautramant ar c'homsou-ma en brezonec pe en latin, pere a so er c'hantic diaraoc.*

Æl Doue, ho pêt sourci ac'hanon-me brema.
Hac en heur ar maro pa'z *iaa* eus ar bed-ma.
Evellen bezet grêt.

---

## AN DEVOTION D'AR SÆNT.

### CANTIC EVIT RECOMMANDI

*An Devotion en andret ar Sænt, ispicial sant Joseph, ar Sant pe ar Santes ma touguer he hano, hac en andret ar Patron eus ar Barres hac eus an Escopti. Var tan an Tad Honore.*

Ret ê pidi ar sænt ha sænteset,
Rac ma'z int cals da Zoue mignonet,
Ha rac ma ell hu intercession
Procuri deomp ha vanediction.

P'ho dens quement a c'hallout en êvou,
Recommandomp dezo hon eneou,
M'hor sicourint da vont d'an eürusdet
Ho deus brema eno acquisiet.

Varlerc'h Mari ar verc'hes, mam Jesus,
Hac hon Æl mad hac hor paëron eürus,
Dreist ar sænt all e tleomp gant peb sourci
Da sant Joseph eo em recommandi.

Pa'z oa Joseph da Jesus tad maguer,
Ha pried dîn d'ar Verc'hes he vam guer;
Ret ê en defe ur c'hredit bras ive
Da obteni graçou digant Doue.

Pa c'houlenne ar santes Theresa
Nicun sicour en he izom brassa,
Da sant Joseph en adresse bepret,
Ha dre he voyen ec'h obtene he requet.

Rac-se hon bezet recours dezan nôz deiz,
Oc'h esperout dreizan peb graç gant feiz;
Ne vezo quet collet deomp he bidi,
P'en deus gallont hac'hoant d'hor soulaji.

Goude-se c'hoas d'ar sant pe d'ar santes
Pehini so galvet en hor parres,
E tleomp bemdez en em recommandi,
Couls ha d'ar sant patron an escopti.

Hor sant patron a so roet gant Doue
Da servijout deomp en teir galite,
Evit exempl, ha tad hac alvocad,
Ma procuro en peb fæçon hor mad.

Evel exempl eo ret he imita
Er vertuziou a dleomp da bratica;
O veza chast, douç, humbl ha patiant,
Diouz ma'z oa-en bet er vuez presant.

Evel un tad queer mad en hon andret,
E tleomp ive gant fiziang he garet,
Hac exposi dezan hon defotou,
M'hon assisto en hon oll izomou.

Dirac Doue pa'z ê hon alvocad,
Hon dever eo he suplia er vad

Da c'houlen deomp diganta he c'hraçou
Hac ar pardon eus an oll offançou.
Pelloc'h eta gant guir devotion
En em lequeomp dindan protection
Ar sænt eürus haa an ælez santel,
Ma'z aïmp ganto d'ar vuez eternel.

---

## CANTIC VAR UN ORÆSON DEVOT,

*D'an oll sænt, pehini a ve mad da lavaret alies, ispicial da vauel an oll sænt evit ho enori assambles, particulieramant ar re ma hon eus un devotion particulier dezo; hac evit ho fidi oll da obteni deomp ar graçou pe veus a re hon eus izom, hac un finvez eürus.* Var an ear gallec : *Que veux-je en récompense ?*

ME ho salud gant respet
Oll sænt hac oll sænteset,
Ha c'houi Ælez eürus,
A so breman o repos
Er c'hloar eus ar barados,
Assambles gant Jesus.

C'houi ao brema o velet
An tri ferson an Dreindet
En un Doue hepmuiquen,
Ha gant ar Verc'hes Vari
Ne cessot oc'h he veuli
En eê da virviquen.

Dreist ar re-all, ô Guerc'hes,
Va itron ha va mestres,
C'houi eo a saludan ;
Pa'z oc'h hon alvocades
Ha mam da Zoue memes,
Enoc'h en em fizian.

Ha c'houi, va Æl-Gardien,
A so bepret em c'hichen,
Me ho salud goude ;
Digacet oc'h d'am sicour
Ouz Satan hon advarsour
Gant providanç Doue.

O sant Joseph, tad maguer
Da Jesus-Christ hor Salver
Ha pried da Vari,
Gant fizianç en ho merit
Quercouls hac en ho credit,
E teuan d'hoc'h enori.

Ouzpen a greis va c'halon
Hoc'h enoran, va færon
Ha va mærones quer ;
Ha pa zougan hoc'h hano,
M'esper e viot ato
Favorabl em c'hêver.

D'ar fin gant humilite
C'houi a saludan ive,
Patron an escopti,

Ha c'houi patron ar barres,
Ha quement sant ha sántes
M'oun custum d'ho pidi.
Gueneoc'h e renton graçou
D'bor C'hrouer hac bon Autrou,
Rac m'en deus ho c'hoaset
Da enori da viquen
He vajeste souveren
Ebars he joatisdet.
Epad an eternite
Meulet ra vezo Doue
Eus an oll faveuriou
En devens deoc'b accordet,
Hac eus an oll eurusdet
A ro deoc'h en êvou.
Bremà'ta me ho supli,
Oc'h en em recommandi
Bepret d'ho madelez,
Bezit d'in alvocadet
En eê dirac an Dreindet,
Oll sænt hac oll elez.
Dirac Jesus va Doue
C'houi hoc'h eus autorite
Hac a vezo clevet;
Ar c'hraç hac an donæson
A c'houlennot evidon,
A vezo accordet.
Obteni d'in da guenta,
Beza pardonet ganta
Eus va oll bec'hejou,
Hac ar c'hraç d'hoc'h imita
En dra veain er bed-ma,
En hoc'h oll vertusiou.
D'an eil, beza patiant
En peb inconveniant,
Ma c'hillin anduri
A bep seurt affliction
Gant guir resination,
Hep jamæs murmuri.
D'an drede, doot d'he garet
Gant ur garantez barfet,
Ma vezo facil d'in
Trec'bit ar bed millignet,
Ar c'hic hac an drouc-speret,
Ha ma perseverin
Pa finissin va buez,
Grit ma sello a druez
Ouzin em zremenvan,
Ha ma rentin va ene
Etre daouarn va Doue
Gant peoc'h ha reposvan.
Pa vezin ispicial
Presantet d'an tribunal
A justiç va barner,
Pedit-en, me ho supli,
Dre verit he bemp gnuli,
M'en barno gant douçder.
Ma hellin beza ivez
Recevet en ho touez
En gloar ar barados,
Evit eno da jamæs
Meuli gueneoc'h assambles
Va Doue gant repos.
Amen.

# AN DEVOTION
## EVIT AN ANAON-VAD,

### HA REFLEXION VAR AR FINVEZOU DIVEZA.

*Cantic var ar c'hlemmou eus an anaon er purcator, o c'houlen sicour ouzomp hac o tiscleria deomp pe en fæçon e c'hellomp ho sicour.* Var an ton : *Ha den a vezo quer calet ?*

C'Houi, tud devot, ho pêt memor
Eus an anaon er purcator :
Clevit ar c'hri hac ar c'hlemmou
A reont a greis ar flammou,
Eleac'h ma emaïnt o c'houlen
Sicour digueneoc'h evellen.
O ! ma ouffac'h petra souffromp,
Ho pe cals a druez ouzomp :
Andurin a reomp un tourmant
A dremen hoc'h entendamant :
*Siouaz ! hon dilesel a rit ;*
*En han Doue, hor sicourit.*
Tourmanchou an oll verzerien
Ha re an oll torfetourien
So evel plijadureziou
En comparæson d'hor poaniou.
O veza en tân o tevi,
E languissomp gant an enoui
Ha gant un desir ar brassa
Eus hon Doue da jouissa.
C'houi mignonet ha c'houi querent,
Bugale a garemp quement,
Allas ! ho pêt ouzomp truez,
Ha selaouit ouz hor mouez.
C'houi so en laouenidiguez,
Ha ni so en tristidiguez ;

Siouaz ! hon dilesel a rit ; en han Doue, hor sicourit.

C'houi guemer hoc'h esamanchou,
Endra ma omp-ni en tourmanchou.
Penaus ez oc'h-hu quen ingrad
Da lesel ho mam hac ho tad
Queit amser en tân da jeina,
Hep lacat ho poan d'ho zenna,
Ho preudeur omp, ho c'hoareset,
Ho querent hac ho mignonet:
Oll ez omp memprou d'hor Salver,
Grit trugarezus en hor quenver.
Roït evidomp alusennou,
Iunit ha grit forz pedennou,
Tostaït ouz ar gommunion.
Goude ur guir gonfession.
Livirit goude ho repas,
Ha pa son ar c'hleïer ar glas,
Ha pa dremenit an Ilis,
Ur *Pater* pe *De profundis.*
Ne deus moyen quen puissant
D'hon dilivra en un instant,
Evel ma'z eo an oferen,
Offrit-hi d'hor mestr souveren.
*Siouaz! hon dilesel a rit;*
*En han Doue, hor sicourit.*

Siouaz! hon dilesel a rit; en han Doue, hor sicourit.

*Peden evit an Anaon-vad da bep poent.*

| | |
|---|---|
| Pie Jesu, Domine, dona eis requiem sempiternam. Amen. | Plijet gueneoc'h, Autrou Jesus,<br>Pa'z oc'h meurbet trugarezus,<br>Dilivra dre ho passion<br>An anaon-vad eus ho frison;<br>Roït dezo en ho parados<br>Un eternite a repos.<br>Evellen bezet gret. |

## CANTIC VAR AR PROS

Dies iræ, dies illa, *pehini a vez canet en Ilis da Ofiç an anaon, hac a so ivez excellant evit en em recommandi d'an drugarez a Zoue var benn an deiz terrubl eus ar varn. Mad ve deoc'h he lavaret alies, ispicial pa'z it da gofes ha pa assistit en oferen an anaon.* Var ton : *Pec'her vil pell bras obstinet.*

D'An deis bras, d'an deiz a goler
Pa'z aïmp oll dirac hor barner,
E vezo devet ar bed-ma,
Test ê David gant Sibilla.

Pebes spont a vezo neuse,
Pa deuiô ar barner terrubl-se,
Da examina gant rigueur
Quement en deus grêt ar pec'heur.

Un drompill a vezo clevet
Partout dre bevar c'horn ar bed,
Evit dastum en general
An oll dirac an tribunal.

Ar maro a vezo sponiet
Couls hac an natur, o velet
Ar bed oll o ressuscita
Da gaout ho setanç diveza.

Eul levr a vezo digoret
Eleac'h ma vezo comprenet
Quement a fournisso matier
Evit barn ar bed, d'ar barner.

Evel ma vezo asezet,
E vellot oll an traou cuzet;
Ne vano drouc an distera
Na vezo venjet aneza.

Allas! petra livirin-me?
Piou d'am sicour a bedin-me?
A-hoan e caso assuranç,

Dies iræ, dies illa solvet sæclum in favillâ, teste David cum Sybillâ.

Quantus tremor est futurus, quandò judex est venturus, cuncta strictè discussurus.

Tuba mirum spargens sonum per sepulcra regionum, coget omnes antè thronum.

Mors stupebit et natura, cùm resurget creatura judicanti responsura.

Liber scriptus proferetur, in quo totum continetur, undè mundus judicetur.

Judex ergò cùm sedebit, quidquid latet apparebit, nil inultum remanebit.

Quid sum miser tunc dicturus, quem patronum rogatu-

1.

rua, cùm vix juatus sit securus ?

Rex tremendæ majestatis, qui salvandos aalvas gratìs, salva me, fons pietatis.

Recordare, Jesu pie, quòd sum causa tuæ viæ, ne me perdas illâ die.

Quærena me sedisti lassus, redemisti crucem passus: tantua labor non sit cassus.

Juste judex ultionis, donum fac remissionis, antè diem rotinnis.

Ingemiscen tanquàm reits, culpâ rubet vultus meus, supplicanti parce, Deus.

Qui Mariam absolvisti, et latronem exaudîsti, mihi quoque apem dedisti.

Preces meæ non sunt dignæ, sed tu bonus fac benignè, ne perenni cremer igne.

Inter oves locum præsta, et ab hœdis me sequestra, statuens in parte dextrâ.

Confutatis male-

Ar justa den en lie bresanç.

O rnue leun a vajeste,
M'ho ped, sauveteit va ene,
Pa'z oc'h ar feunteun a druez
A offr d'an oll silvidiguez.

Ho pet memor, ô va Jesus,
Ez on bet caus d'ar veich poanius
Hoc'h eus bet gret evidon-me,
Ha n'am c'hollit quet en deiz-se.

Asezet oc'h bet gant squisder
Oc'h va c'hlasq me, ô va Salver!
En ur groas oc'h eus va frenet;
Ur seurt poan na vêt quet collet.

O barner just, list ar vanjanç
Ha pardonit d'in va offanç
Abarz an deiz melconiua
Da renta ar gont rigolius.

Coupabl oun, m'er goer, va Done;
Hoguen queuz am eus em ene,
O ruzia gant queuz d'am pec'het:
Pardonit-en d'in, me ho ped.

Madelen hoc'h eus absolvet,
Al laër deou hoc'h eua exaucet,
Rac se'ta me am eus eaper
Em e c'hleffot ive, va Salver

Indin oun e c'hleffac'h ouzin,
Mæs dre ho madelez divin
Mirit ne d'inn, me ho supli,
D'an tân eternel da lesqui.

Madispartiit diouz ar bouc'het,
An tu cleiz deoc'h neuse rentet,
Oc'h ma placi en tu deou,
Etouez ho tenvet, va Autrou.

Ha pa ho pezo eondaounet
D'ar flammou an dud milliguet,

Ma galvit d'ho rouantelez,
Gant ar re benniguet ivez.
Dirazoc'h en em brosterner,
Va c'halon casi brusunet,
Deoc'h, o va Jesus, a vremao
Va finvez a recommandan.
O dervez trist ha deplorabl!
Eleac'h ma tle an den coupabl
Ressuscita eus he ludu,
Da veza barnet gueneoc'h-hu.
Pardonit en'ta, va Doue,
Hor pardonit var ben neuse,
Evit ma c'hallimp gant fizianç
Comparissa en ho presanç.
O Jesus leun a drugarez,
Ouz an anaon ho pêt truez;
Roït dezo eo ho parados,
Un eternite a repos. Amen.

dictis, flammis acribus addictis, voca me cum benedictis.
Oro supplex et acclinis, cor contritum quasi cinis, gere curam mei finis.
Lacrymosa dies illa, quâ resurget ex favillâ,
Judicandus homo reus: huic ergò parce, Deus,
Pie Jesu, Domine, dona eis requiem.
Amen.

## CANTIC VAR UN ORÆSON

*D'ar Verc'hes glorius Vari evit an anaon eus ar burcator, hac a vez mad lavaret en Oferen an anaon ive.* Var ton *guers an Itron Varia-Druez.*

O Mari! mam da Jesus,
Ho pêt compassion
Ouz an tourmanchou grevus
A souffr an anaon,
Er purcator languisset,
En creis an tân grizies
Ez int estranj punisset;
Grit ma teuint prest ermes.
O Mari! feunteun gomun,
Hnr goalc'h diouz ar pec'het,
Hac hep disprisout nicun,

O Maria languentibus in purgatorio, Qui purgantur ardore nimio, et torquentur gravi supplicio, Subveniat tua compassio.
O Maria! fons es patens, qui culpas abluis, Omnes sa-

nas, et nullum requis, Manum tuam extende mortuis, Qui sub pœnis languent continuis.

O Maria! ad te, pia, suspirant mortui, Cupientes de pœnis erui, Et adesse tuo conspectui, Et gaudiis æternis perfrui.

O Maria! clavis David, quæ cœlum aperis, Nunc beata succurre miseris, Qui tormentis torquentur asperis, Educ eos de domo carceris.

O Maria! lex justorum, norma credentium, Vera salus in te sperantium, Pro defunctis sit tibi stodium Assiduè orare Filium.

A ro d'an oll iec'het,
Astennit ho torn santel
Da rei soulajamant
D'ar re so continuel
O foan hac o zourmant.

O Mari trugarezus!
Digueneoc'h e c'hortos
An anaon hirvoudus
M'ho zennot da repos,
C'hoant bras ho deua ec'hanoe'h
Da gaout timad ar guel,
Ha da jouissa pelloc'h
Eus ar joa eternel.

O Mari, alc'houez David!
A zigor an êvou,
Brema davedoc'h galvit
Ar gueiz ma an eneou,
Pere a so tourmantet
Dreist peb comparæson;
Grit ma vezint dilivret
Buhan eus ho frison.

O Mari! c'houi eo lesen
An dud just ha santel,
C'houi eo ives ar reglen
D'ar gristenien fidel;
C'houi eo guir silvidiguez
Ar re a fizi enoc'h,
Renit laouenidiguex
D'an anaon pelloc'h.

O Mari, mam benniguet!
Implijit ho studi
Evit ar re decedet,
Hep paoues da bidi
Ha da offr ho meritou
Dirac Jesus ho Map,
Ma quitaï eua ho dleou
An oll anaon-vad.

O Mari, mam a druez!
Rentit, ni ho supli,
D'ar ra varo ar vuez,
Ma c'hallint ho meuli,
Hac o veza pardonet,
Ma'z aïnt dre ho moyen
Da repos ha da velet
Doue da virviquen. Amen.

O Maria! benedicta, per tua merita, Te rogamus, mortuos suscita, Et dimittens eorum debita, Ad requiem sis eis semita.
Amen.

## CANTIC VAR AR FINVEZOU DIVEZA

*Eus an den, evit distaga hor c'halon diouz ar bed-ma.* Var ton : *Biron, Biron.*

SOnjit, den abuset,
Sonjit en eternite,
C'honi pini so sujet
D'ar pec'het, d'ar vanite;
Sonjit e rencot mervel
Ha quitaït ar bed-ma,
Pazeuiõ Doue d'ho quervel
Abarz nemeur ama.

Neuse gant cals a spont
En rencot apparissa
Da renta piz ho cont
D'ar barner rigourussa;
Ur setanç a receffot
A vuez pe a varo,
Hac ar stad m'en em gueffot
Da jamæs a bado.

Nemet ur veich epquen
Ar barados ne goller;
Eus an ifern biquen
En em denna ne aller;
Hoguen barados collet,
Chetu tout eat da goll,
Ha barados gouneset,
Chetu gounezet oll.

Roat en deveus Doue
Ar choas d'hoc'h en assuranç
En eil pe'n eguile
Da ober ho temeuranç;
En ifern p'e barados
E rencot chom ato
Da zevi pe da repos,
Goude souffr ar maro.

En traou-se ma sonjac'h,
E ullesac'h ar viçou,
Hac en em avissac'h
Da bratica'r vertuziou:
Eveziant vec'h da dec'het
Diouz peb occasion
Da goueza en ho pec'het
Hac en dentation.

Couscoude oc'h qoen dall,
Quen intourd, quen obstinet,
Na deus nemet traou-all
Oc'h occupi ho speret,
Eleac'h sonjal en affer
Eus ho silvidiguez,
Ha c'houi en quer bras danjer

Da vont da goll ivez.
Sauvetit hoc'h ene,
Ha d'an ifern renoncit ;
Choasit abret an eê :
Liquit ho poan d'he c'honit
Dre'n œuvrou a drugarez,
Dre ar batiantet
Ha dre ur guir garantez
En andret Doue bepret.
Gonfessaït a galon
Ho pec'hejou tremenet,
Ha goulennit pardon
Anezo gant guir regret;
Grit ar resolution
Gant couraij da drec'hi
Ar goall inclination
So enoc'h da bec'hi.
Reglit guell ho puez,
Hep conta pell da veva,
Tremeuit peb devez,
Evel pa ve ho tiveza ;
Distroït hoc'h affection
Diouz an traou tamporel,
Oc'h ober reflexion
Var an traou eternel.
Ar bed a dremeno,
C'houi a dremeno ive;
An ifern a chomo
Epad an eternite ;
An tourmant a so enna
Jamæs ne finisso,
Mæs plijadur ar bed-ma
Souden a baouezo.
Siouaz! peguer bras eo
Follentez ar c'hrouadur
A c'hoas devi en veo
Evit dister blijadur,
Devi eternellamant
Assambles gant Satan ,
Hep biquen soulajamant,
En ur guele a dân.
Peguer fur eo an den
A renonç d'an æsamant
Eus ar vuez monden ,
O choas an diæsamant
Evit beza da jamæs
Gant Doue n repos ,
Ha gant ar sænt assamblez
En joa ar barados.
Ar aeurt-se no heus quet
A velconio vervel ;
Dre ur fizianç vras meurbet
Da gaout ar vuez eternel
Hac en laouenidiguez
E vez neuse chenjet
Quement seurt tristidiguez
Ho deveus diouz ar bed.
Choas a ran, va Salver,
Em boez ar binijen ,
Souffr a rin gant dousder
Peb seurt poan hivisiquen;
Mæs roït d'in an assistanç
Eus ho Speret Santel
Da drec'hi va inconstanç,
Ma vezin deoc'h fidel.
Renonç a ran d'ar c'hic,
D'ar bed ha d'an drouc-speret ,
D'ar pec'hejon lubric
Ha d'an oll avarisdet ,
Ma hellin en ho presanç,
Va Jesus , er maro
Apparissa gant fizianç
Ha mont gueneoc'h d'am bro.
Amen.

## CANTIC VAR SANTIMANCHOU

*Santes Theresa en quéver ar euez bresant hac an hini da zont, evit elumi en hor c'halon un desir bras da vont da velet Doue, diouz an exempl eus ar santes-ma.* Var ton *Guers ar Gananeen.*

P'Eur, va Doue, vezo dilivret
Va ene diouz ar chadenou
Pere, siouaz, he dalc'h afflijet
Er c'horf-ma gant cals a boanion?
P'eur e teuin-me'ta da zi lesel
Ur vuez leun a bep anquen,
Evit mont d'ar vuez eternel
D'ho quelet-hu da virviquen?

O buez hir, o buez poanius
Am eus er bed-ma da dremen!
Bannissamant meurbet anquenius,
P'eur e velin-me da dermen?
P'eur e quelin-me o finissa?
O beac'h enouos eus va buez!
Allas ne ran nemet languissa
En ur stad qnen dîn a druez

Leun ar bed a valinita,
Carguet eo fallagriez;
Ne deus enna nemet vanite,
Nemet poan ha tristidiguez;
Siouas, un danjer perpetuel
So enna da goll an ene,
Hac en ur bresel continuel
E ma un den ebarz ive.

O prison trist eus va c'horf-douar,
A zalc'h va ene chadenet,
Eleac'h ma edoun ato en glac'har,
Ato en aon, ato jeinet;
P'eur e vezi-de'ta discaret,
Pe zigoret dre ar maro,
Evit ma ellin mont da garet
Ha da velet va Doue d'am bro?

O va Jesus, leun a vadelez,
Plijet gueneoc'h clevet ouzin,
Oc'h ma zenna d'hu rouantelaz,

Evit gueneoc'h-hu ma vezin ;
C'houi epquen eo a ell contanti
An oll desir eua va c'halon ;
Ar bed ma nemet ve zourmanti
Ne ra pelloc'h en peb fæçon.

N'em eus enna quen contantamant,
N'em eus quen satisfaction
Nemet o souffr peb diæsamant,
Peb poan ha peb affliction.
Evit plijout dec'h-hu, va Salver,
Ha disquouez deoc'h va c'harantez ;
Pe vervel, pe souffr da bep amser,
N'em eus ama quen volontez.

An horolaij o son pa glevan,
Ez oun cousolet bras meurbet,
O sonjal eo ar vuez tristman
Eus e guement-ae diverret,
Hac e tineasa a moment eürua
Me esperan receo ar c'hraç
Digant va Doue drugarezus
Da vont d'he velet faç-ouz-faç.

O barados ! demeurançz eürus
D'an ælez ha d'an dud fidel,
Gant hon Redamtor carantezus
Hac ar Verc'hea he Vam santel !
O pebea joa, pebea levenez
Eo epad an eternite
Beza en un seurt compagnunez !
N'em eua quen hast nemet da æ.

Gant ar c'hoant, va Doue, d'ho quelet
En hoc'h eürusdet eternel ;
Ha gant an desir ma vec'h meulet,
E varvan en deffot mervel :
Ma c'hassit gueneoc'h bivisiquen,
Evit ma c'hellin ho caret,
Hep eon ebet de vesa biquen,
Va Doue, diouzoc'h separet.

Amen.

# INSTRUCTION

## VAR AR MYSTERIOU

*Hac an amzeriou santel pere a vez solenniset en Ilis epad ar bloaz, evit disqui d'ar bobl ho zremen gant an intantion, an devotion hac ar profit a c'houlen hor mam santel an Ilis digant he bugale ar gristenien catholic.*

### INSTRUCTION GENERAL

*Evit peb Sul ha peb Gouel berset epad ar bloaz.*

PEguement bennac na deus deiz ebet na dleffe ur christen he dremen santelamant, oc'h en em absteni diouz ar pec'het hac oc'h ober œuvrou mad, ez ê couscoude oblijet da santifia gant un devotion particulier certen deiziou, pere en deus Doue reservet evita he-unan, pe e deveus an Ilis gourc'hemennet deomp da solennisa. An deiziou-ma eo ar suliou hac ar goueliou bers.

Ar sul pehini so galvet en latin deiz an Autrou, eo an devez en pehini e commanças Doue da groui ar bed, hac e ressuscitas hon Autrou Jesus-Christ. Cridi a reer ive penaus oe da sul e tisquennas ar Speret Santel var an ebestel d'ar Pantecost. An deiz-ma so solenniset gant ar gristenien en plaç ar sabat, da lavaret eo, ar sadorn, pehini a veze solenniset gant an Israëlitet el lesen ancien, abalamour ma oa d'an deiz-se en devoa Doue reposet ha paoueset o groui ar bed universel, oc'h ober pehini en devoa impliet c'huec'h devez, peguement-bennac ma c'halfe he ober oll en ur momet.

Ar sul a so galvet ive un devez a repos, rac ma tleomp neuse paouez ha reposi diouz an occupationou tamporel, evit vaqui d'an occupationou spirituel, pere a apparchant ouz servij Doue. En commançamant

ar gristeniez her galver c'hoaz deiz ar bara, dre sujet ma en em assamble an disquibien hac ar gristenien fidel en ur memes leac'h da derri ar bara, da lavaret ê, da gommunia bep sul; quement-se eo a so represantet brema dre ar bara benniguet pehini a vez distribuet en ilis bep sul, hac a dleer da guemeret gant devotion evit communia spirituelamant, oc'h he zibri gant desir da receo corf Jesus-Christ.

Oblijet omp eta da santifia ar sul en anaoudegues da guenta en andret Doue an Tad, d'hor beza crouet; d'an eil, en andret Doue an Map, d'hor beza prenet; ha d'an drede, en andret ar Speret Santel, d'hor beza santifiet gant he c'hraç.

An Ilis e deveus cafet a propos oblija he bugale da santifia er memes fæçon certen deiziou-all er bloaz, pe deus a re darn a so evit enori ar mysteriou eus hon redamtion, ha darn all evit enori ar memor eus ar Verc'hes Vari hac eus ar sænt, hac an deiziou-se a so hanvet goueliou.

Santifia ar sul hac ar gouel ê ho zremen hac ho implija santelamant. Ar santification-se a gonsist en daou dra: da guenta, oc'h en em absteni diouz peb œuvr servil, da diouz peb labour ha peb occupation tamporel, a guement na vez quet necesser evit servij Doue hac evit mezur ar c'horf hac antreteni ar vuez. Ret eo ervat caout memor penaus eus an oll œuvrou servil ar servila hac ar voassa eo ar pec'het, pehini hon rent servijerien hac esclavet d'an ærouant; ha peguen difennet benrac eo al labourat d'an deizion santel-ma, ez ê c'hoaz criminaloc'h, evel ma remerq sant Augustin, ho zremen en dançou, en divertissamanchou hac er choariou libertin, eguet na ve ho implija el labour.

An eil tra eo en em santifia hon-unan hac en em burifia diouz hor pec'hejou, o tistrei ouz Doue dre ur guir binijen hac ur guir confession, mar en em guefomp en goall stad, oc'h an em occupi er pez a

apparchant nuz servij Doue, hac en œuvrou a religion hac a zevotion.

Etre an œuvrou-se e deveus an Ilis choaset unan en particulier, pe da hini falsevet dezi hon oblija d'indan boan a bec'hi marvelamant, nemet un excus legitim hor be; da c'housout eo, assista devotamant er sacrifiç divin eus an oferen. Hou-ma eo ar guenta hac an excellanta eus an oll œuvrou a religion. An Ilis oc'h ober deomp ar gourc'hemen-ma, ne deveus quet pretantet hon exanti eus an obligation pehini lion eus d'en em applica en deiziou santel-ma d'an œuvrou all a religion hac a zevotion: un action santel epquen ne de quet aoualc'h evit santifia het-a-het an deiz, ha ne hell quet rei al liberte da dremen ar rest eus an devez en afferou temporel nac en divertissamanchou, pa ne vent quet memes criminal na disagreabl da Zoue.

Ar gourc'hemen-ma da glevet an oferen d'an hevelep deiziou, a so bet great en un amser ma voa accompagnunequet ar sacrifiç divin-se gant cals a bedennou, a instructionou, a lecturiou hac a œuvrou-mad pere a zalc'he ar gristenien fidel en ilis un darn vras eus an deiz, hac evelse hen tremenet casi het-a-het ne'h assista en oferen, pehini a gomprene neuse cals a actionou santel hac a ceremoniou na gompren quet brema. Hoguen an intantion hac an urz eus an ilis eo brema c'hoas ma vezo assidu he bugale da assista en oferen-bred, er pron hac en instructionou a vez great en ho farres d'an deiziou santel-se: hac e c'houlen outo ive ma vezint sourcius da assista er gousperou hac er rest eus ar servij divin. En em abusi eo'ta dont d'en em gontanti da sul ha da vouel da assista en un oferen varblean epquen, ha fallout compren en assistanç-se an oll santification eus ar sul hac ar gouel pehini so gourc'hemennet deomp. Obeissa a reer evit guir d'al liseren eus a courc'hemen an Ilis oc'h assista epquen en oferen da sul ha da vouel; mæs en em gontanti da assista en un oferen varblean

hepquen, hep ajouti gant quement-se œuvr all ebet a religion hac a zevotion, evel a c'hoarvez gant cals a gristenien, an dra-se so control d'ar speret ha d'an intention eus an Ilis er gourc'hemen-se memes, ha disobeissa da gourc'hemennou all pere e deveus great, ouspeu ma chomer er fæçon-se hep satisfia d'ar gourc'hemen a ra Doue da santifia ar sul het-a-het epad an deiz.

Rac-se'ta ho pezo sourci d'en em absteni da sul ha da vouel diouz peb pec'het, diouz peb labour hac occupation diffennet, ha diouz quement so control d'ar santification eus an deiziou santel-ma. Lacat a reot ho poan d'en em santifia hoc'h-unan oc'h en em burifia diouz ho pec'hejon dre ar gontrition, hac o tostaat ouz ar gonfession, mar en em santit en stad a bec'het marvel. En em renta a reot fidel hac assidu da assista gant attantion ha gant devotion en oferen-bret, er prôn, en instructionou, er sarmon hac er rest eus ar servij divin, pehini a vez celebret quent ha goude creisdeiz en hoc'h ilisou. Hac oc'h implija an darn-vuia eus an deiz en exerciçou public-se pere a vez great en ilis, hac er praticou all a zevotion hac a garantez, ec'h ellot quemeret ivez un nebeudic amser bennac da recrei ho speret, da zisquiza ho corf diouz al labour hac ar fatig eus ar sizun, dre ur repos inoçant pe dre ur recreation hac a ve honest, hep rei goall exempl ebet da zen.

Ar sul o veza consacret particulieramant evit ennri ar ressurection eus hor Salver, a ro leac'h da sant Ambroas da lavaret penaus e tleomp consideri peb sul a hed ar bloaz evel ar Sul-Phasq, hac a ra ive d'an Ilis lavaret an *Angelus* a-sao eus adelec ar sadorn da greisdeiz betec ar sul da nôz, en memor eus ar resurrection glorius-se, pe dre hini a savas hon Autrou eus ar bez da sul. Ha rac-se e lequeot ho poan da antren en speret an Ilis en deiz-se, hac o caout memor eus ar myster bras-se, pehini eo an errez eus hon esperanç da ressuscita ive evit ar c'hloar unan an deiziou-ma;

e quemerrot ur gouraij nevez da souffr ha da vervel gant Jesus-Christ d'ho coall inclinationou ha d'an attaich ouz quement-se var an douar, evit beva ives ha ren gantan eternellamant goude-se en he barados.

Er goueliou-ma celebr an Ilis ur myster-bennac enno e lequeot ho poan d'en em instrui varnezo diouz an instructionou a gneffot evito ama varlerc'h, ha da excita en hoc'h ene ar santimanchou a feiz a fizianç, a garantez hac a anaoudeguez-vad a c'houlen ar myster-se digueneoc'h. Hac ar goueliou pere a gonsacr an Ilis d'ar memor eus ar sænt, ec'h adorot Doue pehini so admirabl en he sænt, hen trugarequeot eus ar graçou bras en deveus bet great dezo, ho fedot da intercedi evidoc'h dirac Doue; hac o consideri ho gloar, e quemérrot couraij hac ar resolution da imita en ho buez gant ar c'hraç a Zoue, ar pez a ellut hervez atad hac ho condition.

---

## INSTRUCTION EVIT AN DOUR BENNIGUET,

### *Hac evit Procession Tro'r-Veret.*

AN usaij eus an dour benniguet a so instituet gant an Ilis abaoue an ancienandet quenta. Intantion an Ilis oc'h institui an dour benniguet eu digaç deomp da vemor eus hor badiziant hac eus a voad Jesus-Christ pe gant hini omp goalc'het diouz hor pec'hejou; ha rac-se quellies gueich ma quemeromp dour benniguet, e tleomp caout sonj penaus en deveus Jesus-Christ hor goalc'het gant he voad, hac he drugarequaat eus ar c'hraç-se; ha goude-se caout memor eus ar saë-venn pe ar burete eus hon ene pehini hon eus bet recevet en dour eus hor badiziant, o caout regret d'he beza souillet dre hor pec'hejou.

Ao dour benniguet, mar en implijomp gant devotion, en deveus ar vertuz da chasseal an drouc speret divar hon tro, da burifia an ear, da bellaat ar gurun hac an tempest, da effaci hor pec'hejou veniel,

ha'da denna varnomp ar venediction hac ar sicour a Zoue: chetu eno petra c'houlen an Ilis dre an oræsonou a lavar ar belec o venoiguen ao dour. Ar ræson p'evit hini elequeer ive holeo benoiguet e mesq an dour-ma; eo abalamour ma'z eo an holen ur zin hac ur representation eus ar brudanç hac eus ar furnez, evel a lavar hor Salver, ha ma'z eo an dour ur sin hac ur representation ive eus ar sclerder, eus ar simplicite hac eus ar burete. An Ilis eta a vesq an holen gant an dour o c'houlen ouz Doue evit ar re pere a guemer eus an dour-se, ma teuio ar Speret Santel da netaat ho eoeou ha da brodui enno ar simplicite hac ar burete eus ar goulm, hac ar brudanç pe ar furnez eus ar serpant.

An dour benniguet a vez great bep sul, evit ma c'hallo ar gristenien fidel cass gante anezan d'ho ziez, pa en em assamblont en ilis d'an deiz-se. Neuse ivez ez a ar celebrant en dro diabarz an Ilis da deurel eus an dour benniguet-se dreist an dud quent an oferenbred, evit ho furifia hac evit obteni dezo digant Doue ar c'hraç da assista devotamant er sacrifiç, hep beza troublet gant an ærevent pere a chasser divar ho zro gant an dour benniguet-se. Er memes amser e vez canet an *Asperges* gant ar *Miserere meï*, evit goulen ouz Doue misericord, hac evit he bidi da squilla var an eneou an dour eus he c'hraç, d'ho goalc'hi ha d'ho netaat diouz ho fec'hejou. Chetu eno pebez avantaij ho deveus ar re pere so sourcius d'en em gaout en ilis durant an *Asperges*; ha cheru ive petra a goll ar re pere a vhom da gauseal ha da varvaillat en dro d'an ilis d'ar memes poent, eleac'h en em gaout en ilis araoc an *Asperges*.

Lequeet a vez an dour benniguet-ma eo antre eus an ilis er pinciou, evit rei da entent d'an dud pe gant purete a gonsciançe e tleont antren ebarz evit beza din d'en em bresanti dirac Doue en be di ha da goms outan en ho fedenou. Abalamour da-se e tleont quemeret eus an dour benoiguet-se da frota ouz ho

zal en ur ober sin ar groas gant un act a contrition, evit ma vezn agreabl ho fedennou da Zoue, o vesa purifiet diouz ho fec'hejou dre ar voyen-se.

Chetu ama'ta pe da boent e tleomp implija deveus an dour benniguet : 1. diouz ar mintin pa savomp ; 2 diouz an nôz pa'z eomp da gousquet, o teurel anesan ive var hor guele, evit chasseal an ærevent, na zeuint quet da rei goall euvrou deomp en hor c'housq ; 3. pa antreomp en ilis ha memes en hon demeuranç, ha pa sortiomp emeas ; 4. pa gommançomp da bidi Doue evit chasseal an distractionou ; 5. pa vezomp tentet hac en danjer da bec'hi ; 6. pa vez gurun ha luc'het, pe ur pirill all bennac ; 7. pa vez den clan pe varo, e tleer ive teurel dour benniguet dreistan, hac ouspen eleac'h ma vez enterret ar c'horfou pe daolet ho relegou, evit obteni digant Doue dre vertuz ar pedennou e deveus great an Ilis var an dour benniguet-se, ma plijo gantâ purifia quent a-se an eneou a so en poaniou ar purcator, hac ho dilivra prontamant da vont da jouissa eus he c'hloar. Mæs ne dleer quet teurel a vozadou an dour benniguet var ar beziou nac e-quichen ar pincinou, evel ma ra cals pere a zisec'h erguis-se timat quement pincin a guesfot, evel pa na falfe dezo lesel banne dour benniguet gant ar re-all var ho lerch. Quement a dal ur berad taolet diouz pen ar biz gant devotion, evel pa daolet ur scudellat ; rac ne de quet diouz ar gantite eus an dour se eo e tepand soulajamant an anaon, diouz an devotion pe gant hini e taoler eo.

## PEDEN AN ILIS DA VEZA LAVARET

*Pa ganer an* Asperges, *queit ha ma vez ar celebrant o teurel an dour benniguet dreist an dud en ilis abars an Oferen-bret.*

| | |
|---|---|
| *Antiphona.* | |
| ASperges me, Domine, hyssopo, et mundabor : lavabis me, et super nivem dealbabor. | AUtrou, va Salver, me ho ped d'am arousi gant an hisop (me lavar gant ar vertuz eus ho coad precius), evit ma vezin purifiet diouz va fec'hejou : plijet gueneoc'h ma goalc'hi gant an dour eus ho craç, hac e vezin gwenet guennoc'h eguet an erc'h. |
| *Psalmus.* | |
| Miserere meî, Deus, secundùm magnam misericordiam tuam. | Va Doue, ho pêt truez ouzin hervez ho trugarez ar vrassa (pa'z oun ive unan eus ar brassa pec'herien). |
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto : sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. | Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel. Ra vezo ar c'hloar-se ar memes brema ha bepret, hac hep fin da james, evel ma'z oa a viscoaz. |
| Amen. | Evelse bezet grêt. |

Asperges me, Domine, etc.

*Repeti a reot an* Asperges *bete* Miserere meî : va Doue, ho pêt truez ouzin ; *ha mar ho pe amser, ec'h allac'h lavaret het a-het ar* Miserere meî *ive, pehini a gueffot er seiz Salm en fin al levr-ma. Hoguen ne vez quet lavaret ar* Gloria Patri *dissul ar Bassion, na dissul Bleuniou. Adalec dissul Basq bete dissul ar Pantecost, eleac'h ar beden diaraoc, e vezo lavaret hou-ma so ama varlerc'h.*

| | |
|---|---|
| VIdi aquam egredientem de templo à latere dextro, alleluia : et omnes | GUelet em eus un dour pehini a sortie eus an templ diouz an tu-deou. Doua ra vezo maulet. |

Ha quement ma'z ê erruet an dour-se ganto, a so bet sauveteet, hac e lavarint : Meulet ra vezo Doue.

Meulit an Autrou Doue, abalamour ma'z ê mad, ha ma's eo eternel he drugarez.

Gloar d'an Tad, etc. *evel diaroc.*

*Repeti.* Guelet em eus un dour.

Plijet gueneoc'h, va Doue, disquez ho trugarez en hon andret ; ha rei deomp ar sicour eus ho craç evit ober hor silvidiguez

ad quos pervenit aqua ista, salvi facti sunt, et dicent : Alleluia, alleluia.

*Ps.* Confitemini Domino, quoniam bonus : quoniam in sæculum misericordia ejus.

Gloria Patri, et Filio, etc.

Vidi aquam, etc.

℣. Ostende nobis, Domine, misericordiam tuam,

℟. Et salutare tuum da nobis.

*Pedomp.*

AUtrou santel, tad oll-galloudus, Doue eternel, plijet gueneoc'h hon exauci, ha digaç hoc'h Æl santel eus an eê da sicuall, da souten, da broteji, da visita ha da zifen an oll habitantet eus an demeuranç-ma. Quement-se a c'houlennomp ouzoc'h dre hon Autrou Jesus-Christ. Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

EXaudi nos, Domine sancte, Pater omnipotens, æterne Deus ; et mittere digneris sanctum Angelum tuum de cœlis, qui custodiat, foveat, protegat, visitet atque defendat omnes habitantes in hoc habitaculo. Per Christum Dominum nostrum. Amen.

*En Procession tro'r veret e vez canet an Hym pehini so propr d'ar sul pe d'ar gouel ma vezer enna, hac a gueffot ama varlerc'h Gousperou etouez an Hymnou propr evit ar suliou hac evit ar goueliou.*

---

## EVIT PROCESSION TRO'R-VERET.

GOude an *Asperges* e vez grêt tro'r-veret o vont en processinn en dro d'an ilis diaveas pe diabars, en commançamant an oferen-bred, ha quer-

M 2

couls an fin ar gousperou, non pas epquen da sul, mæs ive da vouel bers. Hor Mam santel an Ilis eo e deveus instituet ar processionou-ma, evel ma int bet inspiret gant Doue memes el lesen aocien, en pehini e velomp cals a exemplou anezo. An Ilis eta a deveus heuliet al lesen ancien er poent-ma o commanç ober processionou quer quent ha m'he permetas ganti ar persecution pehini en devoa diouz an dirantet er gommançamant ar gristenez.

Ar fin hac an intantionou en general p'evit re eo bet instituet ar processionou-ma quen da vont en tro'r-veret, quen da vont eleac'h all pelloc'h, eo da guenta evit renta un enor dreist-ordinal da Zoue, hac ive d'ar Verc'hes ha d'ar sænt, evel eo procession dissul Bleuniou, eleac'h ma teu an Ilis da nevezi an enor a oe rentet d'hor Salver pa reas he antre solennel gueichal er guear a Jerusalem; evel ivez er procession ar sacramant eleac'h ma reer ur speç a driomph d'hor Salver ebarz ar myster-ma; hac evel er processionou a vez grêt particulieramant en enor d'ar Verc'hes pe d'ar sænt, eleac'h ma vez douguet gant pomp ha gant resped imaij ar Verc'hes pe relegou ur sant bennac aviziou; d'an eil, evit trugarecat Doue eus he c'hraçou special hac evit obteni diganta a nevez graçou all particulier; d'an drede, evit enori ar sorti a Vap Doue digant he Dad eternel, pa zeuas d'en em ober den, hac evit enori ar beachou en deveus grêt evidomp er bed-ma; d'ar pevare, evit ober pinijen eus hor pec'hejou, hac apæsi coler Doue pehini a veritomp dreizo, evel ma'z eo an intantion eus a processionou ar jubile hac eus ar re sant Marc hac ar rogationou; d'ar pempet, evit imita an devotion eus ar gristenien ancien pere a iea da visita beziou ar verzerien; evelse ive e ra alies ar processionou ur station en un ilis pe en ur chapel devot bennac d'ar Verc'hes pe da zarn eus ar sænt, eleac'h ma vezont pedet hac enoret particulieramant; d'ar c'huec'hvet, evit antreteni an union gristen ha

catholic eus en eil parres gant eben, hac eus an eil pobl gant eguile, o vont erguis-se en eil re da ilis ho hentez en procession; evelse ivez e vez lequeet en eil c'hroaz hac an eil baniel da boquet d'eben pa en em rancontr en eil procession gant eben eus an ilisou-se, evit rei mercou a garantez hac a union an eil re d'ho hentez anezo; d'ar seizvet erfin, evit pellaa goaligner Doue, ha tenna be venedictionou var ar medou eus an douar da sustanti ar bobl en he servij.

Chetu eno petra dle ober deomp caout ur respet bras evit tro'r-veret hac evit ar processionou-all, ha beza dilijant ha sourcius da assista enno devotamant. Hoguen pa zeer en procession daoust pe tro'r veret p'eleac'h-all, e tleer querzet enni gant urz, ha gant modesti; hac evit querzet gant urz, e tleer chom varlerc'h ar veleien, ar vouazet da guenta hac ar merc'het goude-se. Un disurz hac ur gonfusion eo mont eraoc ar veleien hac en ho c'hêver, ha mont ar vouaset hac ar merc'het assambles pelmel. Peb re e dle chom en ho renq evel un arme santel renquet en ur vatail da vreselecaat ouz an adversourien eus hor silvidiguez : *Castrorum acies ordinata.* Evit querzet gant modesti er procession, e tleomp sellet a isel ha non pas en-dro deomp, chom er silanç hep en em antreteni gant den, hac occupi hor speret hac hor c'halon gant Doue; o lavaret hon devotion pe o sonjal en un dra bennac a vad.

Ar procession ne de quet ur bromenaden eleac'h ma ve permetet causeal ha caquetal an eil-se gant hn hentez; un assamble a religion, a zevotion hac a hedennou eo. En disposition-ma'ta eo e tleomp assista enni adalec ar pen quenta betec ar pen diveza, hep mont d'en em divertissa d'ar poent ma tleffet beza en instruction hac er station ebarz en Ilis. Anes, eleac'h enori Doue hac ar sænt, nemet ho disenori na raïmp ha lacat Doue da facha ouzomp eleac'h he galmi, he tenna he venjanç varnomp eleac'h he drugarez. Hognen mar assistomp er processionon gant an dispo-

M 3

sitionou hon eus lavaret, hor bezo leac'h da esperout ar memes issu-mad evel a erruas goude ar procession a eureu ar pab sant Gregor en Rom en amser ur c'hlenvet contagius pe gant hini e varve an dud a steiou. Rac er fin ar procession-se, durant pehini e tougas ar pab santel-ma imaij ar Verc'hes, e oe guelet an Æl exterminateur o fourra he gleze en he c'houin, evit rei da entent penaus oa paouezet ar venjanç ha calmet ar goler a Zoue dre an devotion ho devoa bet ar bobl er procession.

## INSTRUCTION EVIT AN AZVENT.

AR guer-ma *Azvent* a sinifi donediguez, hac a so un amser instituet gant an Ilis evit hon avertissa d'en em brepari varben an donediguez a c'hraç eus hor Salver en hon eneou da Nedelec, ha quer couls varben he zonediguez a c'hloar noan an deizioù ma pa deuio d'hor barn, tiervez an aviel eus ar sul quenta an Azvent. Dre ar peder sizun eus an Azvent eo represantet deomp ar pevar mil vloaz a ioa adalee ma oe crouet ar bed hete ma teuas hor Salver var an douar.

An Ilis eta pehini a implij an amser santel-ma da ober deomp en em dispos d'ar gouel bras a Nedelec, a laca dirac hon daoulagad: da guenta, ar bromessaou en devoa bet grêt Doue epad ar pevar mil bloaz-se da zigaç ar Messias he Vap er bed ma evit sauvetei an dud; d'an eil, an huanadou hac an desirou eus ar batriarchet hac eus an dud santel epad an amser-se o c'hortos he zonediguez er bed; d'an drede, ar bredicationou eus ar brofedet pere ho devoa oll annoncet ar memes donediguez; ha d'ar pevare, quement-so desquet deomp en aviel eus a gomson hac a actionou ar Verc'hes bete ma c'hanas hor Salver. Gant quement-se c'hoas ec'h ajout an Ilis an avertissamanchou hac an exortationou a reas sant Ian, precursor Jesus-Christ, d'ar bobl evit ho dispos d'he receo ha d'he anaout evit ar

Mesaias ; hac erfin e teu da unissa asaemblea an donediguez diveza a Jesus-Chriat gant ar guenta, evit, dre an doujanç hac ar sponi rac he zonediguez diveza da zeiz ar varn, pehini a vezo un donediguez a rigol hac a justiç, ma teuio ar bec'herien da zihuna eus ho fec'hejou, ha d'en em lacat eu stad da brofita eus he zonediguez quenta da Nedelec, pehini so un donediguez a c'hraç hac a drugarez.

Ac'han ec'h aller anauut sclear an intantion hac an desir bras e deveus hon mam santel an Ilis epad an Azvent, e ve Jesus-Christ furmet a-nevez enomp da Nedelec dre ar grescanç eus he c'hraçou ha dre an augmentation eus ar feiz, an esperanç hac ar garantez, hac eus ar vertuziou-all, evit dre ar voyen-se ober he zonediguez spiriuel en hon eneou. Evit quement se'ta e tleomp da guenta anaout an necessite hon eus ma teue Jesus-Christ d'hor sauvetei gant he c'hraç, pa hon eus quement a inclination da bec'hi ha pa'z omp quer bras dleourien da justiç Doue dre guen alies a grim hon eus commetet ; d'an eil, e tleomp, evel ar batriarchet, ar brofedet hac an dud jnat eus an amser ancien, caout un desir bras ha pidi Doue stard ma teui hor Salver da ober he zonediguez a c'hraç en hon eneou ; d'an trede, he adori a galon alies en corf he vam ar Verc'hes epad an Azvent, hac enori assambles ar vam divin-se pehini en deveus bet an heur d'he gonceo, d'he zouguen en spaç a nao mis, ha d'he c'henel er c'hraou a Veibleem hep oflans ebet d'he guerc'hdet ; d'ar pevare, en em brepari d'he ziguemeret dre ar binijen hac ar regret d'hor pec'hejou, evel a so represantet deomp dre al liou violet pehini eo an habit a binijen a zoug an Ilis en he guiscamanchou epad an Azvent, ha dre ar bredication hac an exempl a binijen eus a sant Ian Vadezour en desert, eleac h ma cri nuzomp dirac Nedelec prepari an hent d'an Autrou da zont davedomp. Dre ar gommunion vad pehini eo ar pempet tra dleomp da ober, vezo e teuio davedomp en guirionez en he bersonaij propr. Am-

ser so bet oa oblijet ar gristenien da gommunia da Nedelec couls ha da Basq, hac evelse an Azvent, pahini a iunent ive neuae, a gonsiderent evel ar c'horaïs bian.

Quement-ma oll a zisquez peguer santel eo an amser eus an Azvent, ha peguer sourcius e tleomp beza d'he dremen erfat, pa zepand diouz quement-se ar profit a dleomp da denna eus a c'hinivelez hor Salver. Petra so bet caus n'ho deveus quet profitet ar Iudevien a zonediguez Map Doue var an douar, nemet n'edoant quet preparet mad d'he ziguemeret ? Evelse ive oe guell ganta beza ganet en ur c'hraou emesq al loenet-mud eguet en ho ziez hac en ho mesq, pa na d'oant quet disposet mad d'he receo. Ha rac-se, ma na liquit ho poan d'en em dispoa hoc'h-unan epad an Azvent er fæçon-ma hon eus lavaret ama, hoc'h eus leac'h da gaout aon n'ho pezo quet a berz er graçou bras a dle hor Salver da digaç deomp dre voyen he c'hinivelez. Renoncit eta d'ho coall accustumançou, ha pellaït diouz an occasionou a so caus deoc'h da bec'hi. Grit un drabennac a binijen hac a vortification var ho corf; roït liberalaman: an alusen, ha liquit mui a amser da bidi Doue, ispicial diouz vintin ha diouz nôz, hep mancout da lavaret an *Angelus* teir gueich en deiz en enor d'ar myster eus a incarnation hae a c'hinivelez hor Salver, hac o lavaret memes ho chapelet bemdez, evit obteni dre intercession ar Verc'hes Vari ar c'hraç da receo erfad ha Map quer. Amen.

---

## INSTRUCTION EVIT AR C'HOTUEROU

*Pe ar Pecare-Amser eus an Azvent ha quer-couls evit ar Pecar-Amseriou-all hac an oll Daousec-Deiziou eus ar bloaz.*

EVel ma'z oa en amser ar brofedet ur tun solennel atouez ar Iudevien da bevar-foent eus ar bloaz, he davaua an Ilis-cafet a-propos santifia ive

ar pevar-soent pe ar pevar amser eus a bep bloaz galvet an daouzec-deiziou, dre ur iun eus a dri dervez evit teir intantion : da guenta, evit disquez deomp penaus e tleomp implija peb amser ha peb poent eus hor buez da ober pinijen, e tleomp conservi bepret ar speret a binijen, ha quemeret eus a amser e amser an exerciçou hac an œuvrou a binijen ; d'an eil, evit hor lacât oll da guemeret interest en urzou a vez roet en fin ar iun eus ar pevar amser-se, hervez ar c'hustum ancien, d'ar re pere a ve destinet da veza beleien ha da servija an Ilis ; d'an drede, evit hon oblija dre an abstinanç hac ar iun-ma da ober da Zoue evel ur sacrifiç eus ar froez hac ar madou e deveus produet deomp an douar dre he venediction, evit he drugarecaat anezo, hac evit tenna he venediction var ar re a c'hortoomp diganta en amser da zont.

Chetu an intantiooou a dleomp da gaout o iun an daousec-deiziou pe ar pevar-amseriou eus ar bloaz, oc'h accompagnunecat hor iun gant hor pedennou hac hon alusennou evit ma vezo agreaploc'h da Zoue. Mæs evel ma rencomp beza en stad a c'hraç evit ma ve merit hon œuvrou - mad dirac Doue, e tleomp lacat hor poan da ober ur gonfession-vad dirac ar pevar-amseriou ma, pe da viana da ober un act a vir gontrition, ma n'hon eus quet ar gommodite da gofes. O iun eta an tri deiz-ma eus a binijen, ar merc'her, ar guener hac ar sadorn, e c'houlennimp pardon ouz Doue eus hor pec'hejou, hac er pedimp evit ar re pere a receo an ursiou d'ar memes amser, ma plijn ganta rei dezo ar c'hraç da veza beleien-vad, evit sicour ar bobl d'en em sauvetei : ne deus qnet brassoc'h necessite ebars en Ilis, a guement hon oblije mui da bidi Doue evithi, eguet m'az en evit ma plijo ganta rei beleien vad d'an eneou evit ho c'hundui en hent eus ho silvidiguez ; hac an neglijanç da guement-se a ve caus ma permete Doue ho deffe ar bobl belaien a vouall exempl, evel a erru alies, siouaz !

## INSTRUCTION HA CANTIC

*Var an histoar a c'hinivelez Jesus-Christ, hervez an aviel evit* NEDELEC, *hac evit servijout da veditation er pelguent.* Var ton, *Theophilus.*

SElaouit un noel pe un nevezinti,
A ro ur sujet bras deomp d'en em gonsoli,
Ar c'hinivelez eo eus hon Redamtor quer
A so deut er bed-ma evit clasq ar pec'her.
En amaer ma oa prest da zont var an douar,
Ez oe un ordrenanç douguet a berz Cesar,
Ma afe peb-unan d'he guer ha d'he gartier,
Da lacat he hano eno var he c'hayer.
Evit oboissa d'an edit publiet,
E partias Joseph ha Mari he bried
D'ar kear eus Vethleem evit rei ho hano,
Rac ma'z oa pen ho raç sortiet ac'hano.
Chetu un exempl caër eus an humilite
Hac an obeissanç e devoa Mam Doue
Oc'h ober un veaij a voa leun a fatic,
Ha beza tost ar poent da c'henel he Mabic.
Gant Joseph en Bethleem pa oa en em rentet,
He amser da c'henel a oe accomplisset :
Ne gavent quet a blaç en un hostaleri,
Hac e oe ret dezo mont en ur marchoai.
Antreet er c'havaro-se, ec'h enteadsont erfad
Oa hen-nez an andret hac ar palæs deread
Choaset gant Map Doue, roue ar rouanez,
Evit disquen enna en he zonediguez.
O veza deut an heur d'ar Verc'hes benniguet
Da zigaç a frouez eus he c'horf pur er bed,
He pedas Doue stard, prosternet d'an daoulin,
Gant desir da velet he c'hrouadur divin.
Chetu hi eo instant, en fin he oræson
O c'henel he Map-quer dinoas en peb fæçon
Var treizionigou paour, hep offanç d'he guerc'hdet,
Er guelas dirazi eus he c'horf sortiet.

O peguement a joa e devoe ar Verc'hes,
Gant Joseph he pried hac an Ælez memes !
Peguement a respet ha pebez reveranç
A rentsont-hi dezâ, soublet en he bresanç !
O pe gant carantez en em lequeas Mari,
Goude poquet d'he dreit, gouestad d'he vailluri,
Oc'h he aerra neuse cloz ouz poull he c'halon,
Hac o rei al leaz pur deza eus he divron.
Ur maread goude, abars diffin an nôz,
Eno er manjouer he lequeas da repos,
O veza gourveset var un nebeudic fouen,
En creis etre daou loen, un ejen, un asen.
A-dost eno ez oa er mesiou pastoret
O veilla hed an noz da ziouall ho milet,
Hac en em bresantas dezo en instant-se
Gant ur sclerder divin un Æl a-berz Doue.
O veza ho c'halon sesiet gant spont bras,
Dezo neuse souden an Æl a lavaras :
Na vezit quer spontet, rac brema me a ia
D'annonç deoc'h ha d'ar bobl ur sujet bras a joa.
Hirio en kear David ez eus deoc'h oll ganet
Ur Salver, hac a so an Autrou Christ galvet ;
Ar sio-ma deoc'h e roan : caout a reot mailluret
Gant treiziou ar buguel en ur c'hranu gourveset.
Neuse incontinant assambles gant an Æl
En em gafas eno un arme celestiel
O cana da Zoue meuleudiou a c'hloar,
Hac oc'h anonç d'an dud ar peoc'h var an douar.
Evel ma voa en eê retournet an Æle,
E coms ar bastoret an eil re ouz ho eguile :
Tremenomp da Vethleem evit eno guelet
Ar nevezinti-ma pîni so c'hoarveset.
Dont a resont en hast, hac e quefsont Mari,
Joseph hac ar buguel cousquet er marchosi ;
Neuse pa er guelsont, e comprensont erfad
Ar pez a voa dezo lavaret eus ar Map.
Me ho les da sonjal pe gant humilite,
Ec'h adorsont eno ar buguel divin-se,

O presanti dezâ lod eus ho faourentez,
Hac en oc'h ho receo gant laouenidiguez.

Goude beza rentet ho deveriou dezâ,
E quemersont conje gant respet diganiâ,
O tistrei en ho rout en ur veuli Doue
Eus ar c'hraç bet dezo digant he vajeste.

Ha quement ma contas dezn ar basioret,
O clevet quement-se a oe cals estonet :
Mæs eus an tranu-ma oll en gnuelet he c'halon
E talc'he memor mad ar Verc'hes hon Itron.

Consideromp ive entresomp christenien
E rencomp exerci hor buez er binijen,
Pa en deus hor Salver evel ma teu er bet,
A guer bras pinijen an exempl disqueset.

N'en deus quet choaset palæsiou rouanez,
Nac ive gueleou bouc varnezo da c'hourvez,
Quent-se ur plaç calet hac ur c'hraonic dister
Gant an anevaled dindan ar gouall amser.

Evelse a rent mezus oll furnez tud ar bed
Pere gant fals madou a so quen abuset,
Pa'z eo ar baourentez hac an affliction,
Ha disprijanç ar bed eo ar madou guirion.

Rac-se mar desiromp e ve deomp appliquet
Eus he c'hinivelez ar chraç hac an effet,
Eo ret e tisprijemp an oll superbite
Eus ar bed milliguet gant he brosperite.

M'hoc'h ador, va Jesus, dirasoc'h prosternet
Er c'hraouic a Vethleem evel ar basioret ;
C'houi eo guir Map Doue hac en em c'hrêt guir
    den
Evit hor sauvetei ; hac her c'hredan certen.

P'az oc'h deut er bed-ma, va Salver, evidon,
M'ho sopli dre ho craç da c'henel em c'halon,
O rei d'in em ene ur guir gueuz ha regret
D'ho pesa, siouas d'in ! quellies offancet.

Hac evit d'ho justiç pelloc'h satisfia,
Grit d'in dinuz hoc'h exempl en em vortiha ;

Grit

Grit ma quirin pelloc'h ar guir humilite,
Ar souffranç, an dousder hac ar simpliciie.
Amen.

AVIS PROFITABL.

Evit enori ar c'hinivelez eus hor Salver, auspen enfes ha communia ervad, e tleomp assista gant un devotion vras en servij divin epad goueliou Nedelec, ispicial nôz ar pelguent, o tiouall diouz ar pec'hejou hac an disolançou a ra cals a dud en nozvez santel-se, ar pez a denn coler Doue var ho c'hein.

Ar ræsoun p'evit hini e lavar ar veleien teir oferen da Nedelec, eo evit represanti an teir guinivelez a Jesus-Christ, da c'housout eo: da guenta, he c'hinivelez eternel, o veza anjandret a bep eternite gant he Dad; hac eguis ma'z eo quen teval ar guenta guinivelez-ma evidomp, na velomp berat ha na gompremomp netra enhi, ez eo represantet deomp dre ofeten an hanter-nôz, pehini so ive ur poent teval; d'an eil, he chinivelez tamporel eus a gof he vam ar Verc'hes Vari, pehini so represantet dre an eil oferen, a vez canet da c'houlou-deiz, abalamour ma commanças neuse an deiz a c'hraç da c'houlaoui er bedma ive; d'an drede, he c'hinivelez spirituel en hon eneou, dre behini en em ro sclear da anaout d'he servijerien fidel pere a vev, en he c'hraç hac en he garantez: hac evit quement-se eo represantet ar c'hinivelez diveza-ma dre an dreda oferen a vez canet da ziveza en deiz caer. Na vanquit quet da glevet devotamant an teir oferen-ma, mar guillit, en enor d'an teir guinivelez-se eus hor Salver, evit ma plijo gant-a guenel an hoc'h ene ive dre he c'hraç.

## INSTRUCTION EVIT AR CIRCONCISION.

AN deiz quenta eus ar bloaz e teu an Ilis da solannisa gouel ar Circoncision, da lavaret eo, an deiz ma oe circonciset pa droue'het un tamic aus

a-guic hor Salver, ha roet an hano a JESUS dezan da ben eiz dez goude ma oa ganet. Rac al lesen ancien a oblije da lacaat circoncisa erguis-se ar vugaligou mal da ben ho eiz de; hac ar ceremoni-se a ioa ur merc eus ar pec'het original, hac a servije da remed outan neuse, evel ar vadiziant brema.

Peguement-bennac na d'oa quet oblijet hor Salver d'ar circoncision poanius ha mezus-se, pa n'en devoa pec'het ebet da effaci, ha pa oa deut he-unan da effaci hor pec'hejou, o veza map propr da Zoue, hac o veza bet concevet dre vertuz ar Speret-Santel gant ur verc'hes ar burra; couscoude eo bet en em soumetet d'al lesen-se couls hac ar vugaligou-all, evit rei deomp un exempl a humilite ar brassa, o fallout dezan tremen ivez evit ur pec'her, hac evit disquez deomp he garantez infinit en hon andret, o comanç quen a bret-se da squilla he c'hoad evidomp, o c'hortos he squilla oll betec ar berad diveza en he bassion hac en he varo evit ar remission eus hor pec'hejou.

Roet oe dezan neuse ive an hano a JESUS, hervez ma en devoa ordrenet an Tad eternel dre c'henou an Æl Gabriel, pa saludas ar Verc'hes d'an annonciation. Rac evel ma commance dija an oll a Salver o squilla un darn eus he c'hoad en he circoncision evidomp, en ræsonabl e recefse ive-an titr hac an hano enorabl a Salver; rac *Jesus* a signifi *Salver*, abalamour ma e bet deut var an douar evit hor sauvetei.

Ar ræson p'evit hini e ro deomp an Ilis ar gouelma eus ar Circoncision an deiz quenta eus ar bloaz, eo evit hon inspira da ober tri zra diouz an exemplens hor Salver en commançamant ar bloaz ive: da guenta, ma en em offrimp entieramant da Zoue evit he zeroumad, evel ma en em offr ar mabic Jesus en deiz-ma evidomp; d'an eil, ma trouc'himp ive non pas un tamic eus hor c'hic, mæs ar pec'hejou hac ar viçou pe da re omp accustumet, o quitat an occasionou pere so caus deomp da gouezа er goall accustumançou-se;

d'an drede, ma raïmp ur propos ferm da observi pelloc'h gourc'hemennou Doue ha re an Ilis, pa en deus hor Salver observet ar gourc'hemen eus ar circoncision da pe hini n'edoa quet sujet.

Chetu eno ar profit a dleomp da denna eus ar gouel bras-ma. Chetu eno an derou-mad a dleomp da c'houlen en deiz santel-ma ouz ar mabic Jesus, ouz he vam ar Verc'hes Vari, ouz he dad maguer sant Joseph, ouz hon Æl-Gardien hac ouz ar Sænt eus a bere e tougomp an hano, oc'h ober un bedeu bennac dezo hirio en intantion-se, ispicial o lavaret devotamant litaniou Jesus en enor d'an hano a JESUS, pehini a oe roet dezan da Guenver en deiz a hirio, hac a dleomp da invoqui ha da bronouç pelloc'h gant respet ha non pas dre accustumanç hep respet ebet. Hirio e tleomp c'hoas nevezi ar vœuiou hac ar bromesseou eus hor badiziant pe veus a hini ar circoncision n'edoa nemet un imaij. Leveromp eta a galon ar c'homsou-ma, pere a fell da sant Ian-Chrisostom a lavarremp alies. *Hom. 21 ad Pop.*

| | |
|---|---|
| Renonç a ran d'ar c'hic, d'ar bed<br>Ha d'an æronant milliguet,<br>D'he oll bompou, d'he oll œuvrou,<br>Evit beul lesen va Autrou. Amen. | Dic continuè : Abrenuntio tibi, Satana, et adhæreo tibi, Christe. |

## INSTRUCT. EVIT GOUEL AR ROUANEZ.

### *D'ar c'huec'hvet devez a viz Guenver.*

AN deiz-ma so galvet gouel ar Rouanez, abalamour ma teuas enna tri rone eus an oriant da adori ar mabic Jesus er c'hraou a Vethleem, o c'heul ur stereden nevez pehini en em apparissas dezo hac ho c'hunduas betec ar c'hraou-se, eleac'h ma c'hofrsont dezan tri seurt presant, aour, myr hac esanç. Dre an aour hen anaient evit ho roue; dre ar myr hen anaient evit un den, ha dre an esanç hen enaient evit ho Doue.

An Ilis a ra hirio ur solennite vras : da guenta, abalamour ma omp bet galvet en personaij an tri roue-se da gaout an anaoudeguez a Jesus-Christ, ha da veza christenien eus a bayanet ma oa hon tud cos gueichall ; d'an eil, abalamour ma oe badezet hor Salver d'ar memes deiz gant sant Ian er rivier Jourdren ; ha d'an trede, abalamour ma eureu hor Salver ive he guenta miracl da Guenver en deiz hirio, o cheinj an dour en guin, hoguen non pas d'ar memes bloaz couscoude.

Beza e tleomp eta trugarecat Doue hirio gant hor mam santel an Ilis eus ar c'hraç se da veza galvet d'ar feiz ha d'an anaoudeguez a Zoue, ha rentet capabl da vont d'ar baradoz, mar bevomp hervez guir gristenien. Goude-se e tleomp imita an tri roue-ma, o veza sourcius da vont prontamant d'ar servij divin sul ha gouel da adori Doue ive, oc'h ofr dezan an aour eus hor c'harantez evit he garet dreist peb tra ; ar myr eus hor souffrançou, oc'h auduri abalamour dezan quement seurt poan a stourmo ouzomp, hac an esanç eus hon devotion, oc'h he bidi d'hor sicour devotamant. Hac evel-ma oe liberal an tri roue-se en andret ar mabic Jesus gant ho fresantou, e tleomp ive beza liberal en he andret en personaij ar beaurien, ha pidi Doue hirio evit an eneou so en stad a bec'het marvel, ma plijo ganta rei dezo ar sclerijen eus he c'hraç, evit ho zenna eus ar stad miserabl-se, evel ma tennas an tri roue-se eus a devalijen an idolatri.

Erfin evel ma oe avertisset an tri roue-se a-berz Doue da aistrei d'ar guear dre un hent all, evit tec'het diouz Herodes pehini a voa oc'h ho guedal, e tleomp ive mont pelloc'h etrese hor bro pehini eo an eê, dre un hent all controll da hent ar pec'het, eleac'h ma ema an droue speret oc'h hor guedal evit hor c'holl. Chetu eno ar praticou a c'houlen ar solennite-ma digueneomp, evit ma profitimp anezi.

## INSTRUCTION EVIT AR CHANDELOUR.

### *D'an eil devez a vis C'huevreur.*

ER gouel-ma e teu an Ilis da solennisa ar burification eua ar Verc'hes sacr, hac ar bresantation eus he map Jesus en templ a Jerusalem, hervez al lesen ancien, pehini a ordrene ma vize douguet d'an templ an henaour eus a bep ti da ben daou uguent dez goude ma vizent ganet, evit ho c'honsacri da Zoua hac evit ho frena goude-se. Ordren a rea ive al lesen-se ma ho divize ar groaguez, goude ho guilliond, d'en em absteni da vont d'an templ, o veza impur, ha na d'azent da ofr ar sacrifiç a voa ordrenet evit ho furification, nemet da ben daou-uguent dez, mar ho divize ganet ur buguel mal, pe da ben pevar-uguant dez, mar ho divize ganet ur buguel femel.

Jesus Christ hac be vam ar Verc'hes n'edoant quet oblijet d'an ordrenançou-se pere ne aparchantent nemet ouz ar bec'berien. Map Doue, evel na doa bet concevet gant ar Verc'hes nemet dre operation ar Speret-Santel, n'edoa bet ive ganet ganti nemet en ur fæçon pur ha miraculus, hep offanç ebet d'be guerc'hdet : bac evelse ne devoa quet a izom eus a burification, pa oa purroc'h eguet an Ælez memes. Hoguen fallout a rea dezan disqui d'an dud dre be exemplen em humilia hac oboissa da lesennou Doue hac an Ilis, pa zeue d'en em humilia ha d'en em soumeti he-unan, ha da soumeti he vam sacr ar Verc'hes da leaenuou pe da re n'edoant aujet nac an eil nac eguile.

An intantion eta eus ar gouel-ma, hac ar profit a dleomp da denna anezana gonsiat en tri zra : da guenta, o lacat hor poan da observi oll gourc'hemennou Doua ha re an Ilis, gant ur guir intantion da blijout deza, hep clasq digarez fall ebet d'en em dispans anezo : d'an eil, oc'h en em burifia bon-unan, non paa epquen dioua peb pec'het marvel, mas ouspen diouz ar pe-

c'hejou veniel en quement ha ma e possubl d'eompdre ar speret a binijen pehini a oblij ar bec'herien criminel da vouela ho fec'hejou, hac an dud santel d'en em santifia mui-ouz-vui; d'an drede, oc'h en em ofr da Zoue en union d'an offranç a reas hor Salver eus anezan he-unan hac ac'hanomp-oll gant a d'he Dad en templ da C'houevrer en deiz hirio.

Galvet eo ar *Chandelour*, evel pa lavaret goulaouier, abalamour ma e deveus an Ilis institnet ur procession solennel en pehini e touguer goulaou pe biledou var elum evit represanti ar procession a reas ive an den santel Simeon o touguen ar mabic JESUS etre he zivrec'h en templ; rac ar piled-se a zougomp er processinn, a represant ar buguel Jesus. Dre ar c'hoar eus ar piled eo represantet he gorf sacr; dre ar vouchen eo represantet he ene, ha dre ar flam he zivinite. Evit solennisa erfad ar gouel-ma'ta e tleomp assista devotamant er servij divin hac er procession, o touguen hor piled er memes santimant ma tougue Simeon ar buguel divin-se, o trugarecât hor Salver da veza en em offret evidomp en templ d'he Dad, hac oc'h en em excita da un devotion vras en andret er map hac ar vam epad hor buez, o suplia ho daou da assista var hor maro, hac o conservi hor piled varben an heur diveza-se, ma en em servijimp anezan.

---

## INSTRUCTION EVIT AMSER

### *Ar Septuagesim hac evit al Lard.*

AR *Septuagesim* a so un amser instituet gant hor mam santel an Ilis evit ober deomp en em brepari d'ar binijen eus ar c'horaïs. Commenç a ra d'an drede sul dirac dimerc'her al ludu, hac e galvet dissul ar *Septuagesim*, evel pa lavaret dissul ar *Seiz-Siznnvet*, abalamour ma dens adalec ar sul-ma bete dissul ar Bassion seiz sizun, durant pere e tleomp en em burifia dre ur vuez a binijen dious hor pec'he-

jou quen neat, ma c'hallimp en ur fæçon bennac lavaret gant hor Salver en aviel dissul ar Bassion : *Quis ex vobis arguet me de peccato ?* Piou am repreno-me a bec'het ? Piou a ell rebeich d'in-me brema e venn en stad a hec'het marvel, pa em eus lequet va foan epad an amser santel-ma da burifia va c'honsianç, dre ur vuez penitant ha dre ur guir gontrition eus va fec'hejou.

Ar guer-ma a *Septuagesim* a signifi c'hoas an niver eus ha zecha tri-uguent, abalamour ma deus iva adalec ar sul-ma bete fin Pasq dec devez ha tri-uguent, pere a represant an dec vloaz ha tri-uguent ma oe ar bobl a Israëi gueichall er gaptivite a Vabilon o soufr cals a boan hac a bunition evit an offançou bras ho devoa grêt da Zoue, quen a voent dilivret ac'hano ha lequeet en ho liberte. Ni a dle ive epad an dec dez ha tri-uguent-ma soufr ar boan eus ar binijen ha regreti an offançou hon eus grêt da Zoue, evit ma vezimp dilivret eus a gaptivite ar pec'het ha lequeet el liberte eus a vugale da Zoue, da lavaret eo, eo he c'hraç dra voyen ur pasq mad, en hevelep fæçon ma c'hallot applica deomp en fin Pasq ar c'homsou ma commanç an oferen dreizo dissul ar *C'hasimodo*, *Quasi modò geniti infantes* ; penaus e vezimp henvel neuse ouz bugaligou nevez ganet, o veza neteat diouz hor pec'hejou actuel dre ar binijen, evel ma ve neteat ar vugaligou diouz ar pec'het original dre ar vadiziant, pehini a veze roet gueichall solennellamant da Basq.

Dre an dec devez ha tri uguent-ma eus a binijen pere a gommanç dissul ar *Septuagesim*, couls ha dre an dec vloaz ha tri-uguent-se a boan hac a gaptivite ma oe an Israelitet eo Babilon, eo represantet deomp ive an amser eus a vuez an den, pehini ne d'a nemeur an tu-hont da zec vloaz ha tri-uguent pa ouffe mont hira : evit rei deomp da entent penaus e tleomp tremen hor buez en ur binijen continuel : da guenta, o veza sourcius da labourat ha da implija erfad hon.

amser, evit senti ouz Doue pehini en deveus gourc'hemennet deomp oll labourat da dibri hor bara diouz ar c'houezen eus hor bisaij; d'an eil, o soufr gant patiantet quement poan hac affliction a stourm nezomp er vuez misarabl-ma, evel ho c'hement a bunitionou da bere omp condaounet gant justiç Doue en pinijen eus hor pec'het; ha d'an trede, oc'h ober bemdez ur vortification bennac, pe a gorf pe a aperet, evit antreteni en hor c'halon ar aperet a binijen hac a gontrition. Quement-se oll a so sinifiet deomp er guenteliou a len an Ilis en he ofiç divin epad ar *Septuagesim*, pehini so un amser destinet ganti d'an driatidigues spirituel eus ar binijen: ar pez a ra dezi lesel a goatez he c'hanticou a joa, iapicial an *Alleluia*, ha quemeret en he guiskamanchou al liou trist violet, pehini so ul liou a binijen, adalec ar *Septuagesim* bete desadorn Faaq.

Ar binijen eta pehini a gommanç an Ilis dissul ar *Septuagesim*, a so ur breparation d'ar binijen austerussoc'h ha rigourussoc'h da pe hini hon oblij epad ar c'horaïa: ha rac-se evit en em gonformi da santimant an Ilis epad an diou sizun hac anter-ma dirac ar c'horaïa, e tleomp beza sobr ha moderetoc'h en hor boet hac en hor c'housquet, modestoc'h en hor guiscamant, dilijantoc'h en hor servij hac en hon occupationou, devotoc'h ha aourciussoc'h d'en em recommandi da Zoue ha d'ar sænt, evel ma teu an Ilis ive en amser-ma da ober hirroc'h ha fervantoc'h pedennou en he ofiç divin.

Mar bez exposet ar sacramant evit ar c'harantenez en un ilis bennac a dost deomp en tri dez eus al lard, deomp bemdez d'he adori ha d'ar salud, mar guellomp... N'hon eua gard eta en amser santel-ma da heul ar goall exampl eua an dud libertin pere var digarez morlarges en em ro d'an deboc'hou, d'ar c'hoarriou ha d'an divertissamanchou fall, evit pere n'ho devezo quen recompanç nemet ar gouelvan hac ar grinç dent gant ho arraij en tân an ifern epad an eter-

nite; aleac'h er c'hontrol ma ho devezo an dud a zoujanç Doue evit ho finijen hac ho devotion ar recompanç eus ar joa eternel er barados, pehini joa so represantet deomp dre an amser joaus ha rejouissant eus ar Pasq, a ve solenniset varlerc'h an amser dristma eus ar binijen.

---

## INSTRUCTION PROFITABL.

### *Evit demerc'her al Ludu, an deiz quenta eus ar C'horaïs.*

AR ceremoni eus al ludu pe dre hini e commanç an Ilis ar c'horaïs, a ro deomp un instruction quer caer ha quer touchant, na dleomp quet mancout da ober reflaxion outi erfad. Guaichall en em servije an Ilis eus ar ceremoni-ma evit lacat en pinijen ar bec'herien pere a espere da reconcilia ouz Doue en fin ar c'horaïs. Brema en em servij anesi en andret an oll gristenien fidel, quen pec'herien, quen re just, pere en em bresant da receo al ludu. Recita a ra da guenta ar Seiz Salm a binijen assambles gant certen pedennou, evit goulen ouz Doue ur guir regret d'he veza offanset hac ar remission eus hor pec'hejou. Ha goude beza benniguet al ludu, pehini eo ar represantation eus an humiliation hac eus ar binijen, e laca deomp anezan var hor pen, o lavaret da bep unan ac'hanomp: *Ho pét memor, va den, es oc'h poultr ha ludu, hac e tistroot en poultr hac en ludu.* Memento, homo, quia pulvis es, etc.

Lacat a reot ho poan eta d'en em gaout er ceremoni hac er venediction eus al ludu het-a-het. Recita a reot devotamant var ho taoulin ar Seiz Salm a binijeo pere so en latin hac en brezonnec en fin al levrma, oc'h unissa ho pedennou gant ar re a ra an Ilis evidoc'h, a c'houlennot ouz Doue ar c'hraç da ober pinijen ha da choinj a vuez, ha da dremen erfad ar c'horaïs. Endra vior o venniguen al ludu, e c'hou-

lentot ouz Doue ur galon contristet ha brusunet quer boug hac al ludu, hac ur guir doujanç rac he juja-manchou, pehini doujanç eo ar gommançamant eus ar furnez hac eus ar binijen, ha pe gant hini e oe se-siet calonou ar bobl a Ninivez gueichall, pa en em c'holosont a ludu evit appæsi coler Doue. Chetu ase an exempl a dleit da heul hac an intantion a dleit da gaout o quemeret al ludu., pe da hini en em bresan-tot gant un humilite vras; hac endra vezo ar belec oc'h he lacat var ho pen gant sin ar groas, e lequeot evez ouz an avertissamant pehini a ro deoc'h er me-mes amser da sonjal er maro. Neuse ho pezo memor eta penaus ho corf o veza great a zouar, a vezo rentet souden gant ar maro en breinadur, en douar hac en poultr, ha penaus ar vuez-ma oll ne d'eo nemet va-nite, hac e consist ar guir furnez eus an den oc'h en em diatachi diouti, o veza en doujanç Doue, o viret he c'hourc'hemennou ha re an Ilis, hac oc'h en em brepari d'ar maro, hac oc'h ober ato pinijen. Assista a reot er procession, mar bez, hac en oferen hac er bredication; hac e pedot Doue da gonservi enoc'h ar santimanchou-ma epad ar c'horaïs hac epad ho puez memes.

---

## INSTRUCTION EVIT AR C'HORAIS.

AR c'horaïs a so un amser santel a c'huec'h sizun ha anter, instituet en Ilis gant an ebestel evit pemp ræson: da guenta, evit ma teuimp d'en em oc-cupi gant Doue oc'h he bidi alies ha gant ferveur diouz an exempl eus a Voyses, a Elias hac eus hor Salver he-unan, pere so bet en em retiret a douez an dud evit ar memes sujet en spaç a zaou uguent dez hep dibri nac eva hed an amser-se; d'an eil, evit enori ar iun-se a zaou-uguent devez hac a zaou-uguent nosvez pehini a eureu Jesus-Christ en desert; d'an trede, evit en em greât ouz tentationou ar c'hic, ar bed hac an drouc-speret, adversourien hon ene, o castia hor c'horf

hac o vortifia hon inclinarinnou fall epad ar c'horaïs ; d'ar pevare, evit ober mui a reflexion var ar myster eus hon redamption, pehini a so bet c'hoarveset var dro ar poent-ma, o compatissa gant hor Salver en he bassion hac en be varo; ha d'ar pempet, evit ma teuimp d'en em gonvertissa ha da cheinj a vuez, ha da repari dre voyen hor innou, hon alusennou hac hon oræsonou, an amser hon eus collet er rest eus ar bloaz, eus a pehini e paeomp da Zone evel an deog, o consacri dezan an daou uguent dez ma pere á ra tost-da-vad an decvet loden eus ar bloaz, evit ma c'hallimp dre ar voyen-se ressuscita gant hor Salver da Basq en ur vuez nevez. En intention-ma eo a c'hourc'hemen hor mam santel an Ilis ar iunou gant quement a bredication epad ar c'horaïs.

Evit tremen erfad eta an amser santel-ma, e tleomp en em lacat eu stad vad, mar rebeich deomp hor c'honsianç e vemp en goall stad, o vont da gofes en commançamant ar c'horaïs, evit ma vezo agreabl ha merítor dirac Doue hor iuniou hac hon oll œuvrou mad, pe veus a re collemp ar merit, mar bemp en stad a bec'het marvel. Goude-se e rencomp iun bemdez ; pidi Doue stard, rei an alusen gant liberalite, assista devotamant da sul ha da vouel er servij divin, er sermoniou hac en instructinnou muia ma vezo possubl, e-pad an amser santel-ma, evit en em zispos da ober ur pasq mad. Quement so deut en oad a ur bloaz varnuguent a so oblijet da iun dindan boan a bec'het marvel, nemet infirmite, pe baourentez, pe labour terridic bac a ve necesser, pe ur ræson all bennac lejitim bo excuse, hervez an ali eus a ur c'hofessour prudant ; ha ma ne aller quet iun bemdez, da viana iun un devez bennac er sizun ha d'ar gouelíou berset.

## CANTIC VAR AR *STABAT MATER.*

*Pehini a re mad da lavaret en fin ar Gousperou epad ar C'horaïs, evit compatissa gant ar Verc'hes Varà e hars ar groas, hac evit goulen outi beza participant er meritou eus a varo he Map hor Salver. Un Orœson excellant eo evit en em recommandi d'ar Verc'hes.* Var an ton Latin.

STabat Mater dolorosa Joxta crucem lacrymosa, Dùm pendebat Filius.

Cujus animam gementem, Contristantem et dolentem, Pertransivit gladius.

O quàm tristis et afflicta Fuit illa benedicta Mater Unigeniti!

Quæ mœrebat et dolebat, Et tremebat, cùm videbat Nati pœnas inclyti.

Quis est homo qui non fleret, Christi Matrem si videret In tanto supplicio?

Quia posset non contristari, Piam Matrem contemplari, Dolentem cum Filio?

Pro peccatis suæ gentis Vidit Jesum

MAm Jesus a vouele dourec
E-hars ar groas gant he regret,
P'her guele outi ataguet.

Ur c'hleze a gontrition
A zeuas da dreuzi he c'halon
Carguet a gompassion.

Peguen trist, peguen afflijet,
E oe ar vam-se benniguet
Dirac he muia caret!

Hi a nec'he hac a scrije
He boaniou cruel pa vele
En tredemarz na varve.

Piou e'n den na scuille daëlou,
O velet da Vam hon Autrou
Quement a nec'hamanchou?

Piou a ouffe consideri
Ar vam baour-se oc'h anduri
Gant he Map, hep regreti?

Evit effaci hor c'hrimou
E velas Jesus er poaniou,
Ha frenset gant ar fouetou.

Pebez glac'har dezi guelet
He Map o vervel desolet,
Quen ha rentas he speret!

Roït, Mam, feontûn a garantez
Lod d'in eus a tristidiguez,
Ma vouelin gueneoc'h ives.

Grit ma teuin a greis va enet
Da garet Jesus va Doue,
Ma plijin d'he vajeste.

Grit an dra-se, Guerc'hes Vari,
Hac imprimet, me ho supli,
Em c'halon he bemp gouli.

Partajit guenê ar poaniou
A souffras dre va fec'hejou
Ho Map leun a c'houliou.

Grit ma teuin n sonjal enna
Gant ur regret bras da vouela,
Endra vevin er bed-ma.

Ober deoc'h am eus volontez
E-hars ar groas compagnunez,
Oc'h he c'hontempli bemdez.

Goerc'hes dreist an oll guerc'heset,
Bezit favorabl em andret,
Ma regretin va fec'het.

Grit ma teuin da zouguen ato
He bassion hac he varo,
O caout memor anezo.

Grit ma vezo oc'h he garet
Va c'halon ive gouliet,
Ha ganta crucifiet.

Bezit d'in er varn diveza,
Pa renquin renta cont deza,
Ur guir souten diraza.

Grit ma vezin goarantisset
Gant he groaz diouz an droucsperet,
Hac en he c'hraç conservet.

Ha pa deui va c'horf da vervel,
Grit d'am ene, Guerc'hes santel,
Caout ar vuez eternel.

Evalsa bezet grêt.

in tormentis, Et flagellis subditum.

Vidit suum dulcem natum, Morientem, desolatum, Dùm emisit spiritum.

Eia! Mater, fons amoris, Me seotire vim doloris, Fac ut tecum lugeam.

Fac ut ardeat cor meum, In amando Christum Deum, Ut sibi complaceam.

Sancta Mater, istud agas, Crucifixi fige plagas Cordi meo validè.

Tui nati vulnerati, Jam dignati pro me pati, Pœnas mecum divide.

Fac me verè tecum flere, Crucifixo condolere, Donec ego vixero.

Juxta crucem tecum stare, Te libenter aociare In planctu desidero.

Virgo Virginum præclara, Mihi jam non sis amara; Fac me tecum plangere.

Fac ut portem Christi mortem, Passionis ejus sortem Et plagas racolere.

Fac me plagis vulnerari, Cruce hâc inebriari Ob amorem Filii.

Inflammatus et accensus, Per te, Virgo, sim defensus In die judicii.

Fac me cruce custodiri, Morte Christi præmuniri, Confoveri gratiâ.

Quando corpus morietur, fac ut animæ donetur Paradisi gloria. Amen.

---

## EVIT GOUEL AN ANNONCIATION.

### *D'ar pempet deiz varnuguent a vis Meurs.*

AN deiz-ma so galvet gouel an Annonciation eus ar Verc'hes, abalamour ma oe da Meurs en deiz hirio ec'h annonças an æl Gabriel d'ar Verc'hes Vari penaus a oa choaset gant Doue da veza mam d'he Vap unic. He-ma't a eo ive gouel an incarnation pe ar conception eus ar Vap Doue, abalamour m'az eo da Meurs en deiz-ma en deveus Map Doue, an eil person eus an Dreindet, quemeret natur humen, da lavaret eo, ur c'horf hac un ene en corf ar Verc'hes Vari, ha dre ar voyen-se, an hini pehini n'edoa nemet Doue a bep eternite, a gommanças da veza den ivez en amser, hep paoues da veza Doue na mui na meas.

Quement-se a c'hnarvezas er fæçon-ma: an arc'hel Gabriel o veza saludet ar Verc'hes pa edo he-unan en he c'hambric en oræson, o lavaret dezi ar c'homsou-ma: *Me ho salud, Mari, leun oc'h a c'hraç; an Autrou Doue so guenoc'h*: he assuras penaus a llie ar Verb eternel, map Doue, en em ober den enni dre operation ar Speret Santel; hac evel ma roas dezi da entent ne divize nflanç ebet en he guerc'hdet evit quement-se, e roas hi he c'honsantamant en ur lavaret: *Chetu ama servijerez an Autrou Doue, beset grêt em andret, evel ma annoncit d'in.* Er memes instant ar Speret Santel a furmas eus ar pura

goade devoa ar Verc'hea, ur bugnel en pehini e crouas assambles un ene, hac an eil ferson eus an Dreindet a unissas ar c'horfic hac an ene-se gant he zivinite, o commanç neuse da veza den ha Doue assambles, hac a so galvet Jesus-Christ.

Hoguen ar Speret Santel, peguement bennac ma en deus furmet corf Jesus-Christ en cof he vam, ne de quet tad dezan evit quement-se, pe n'en deus communiquet dezan netra eus he substanç evit he furmi. Jesus-Christ en quement ha ma den n'en deveus tad naturel ebet, nemet ur vam pehini eo ar Verc'hes Vari; mæs en quement ha ma e Doue en deveus un tad pehini eo ar c'henta person eus an Dreindet, ha gant pehini eo enjandret a hep eternite hep mem ebet ive. Ne de quet couscoude na d'eo ar Verc'hes guir vam da Vap Doue abaoue ma ê den ha Doue assambles en ur memes personaj, o veza bet concevet ha ganet ganti en guirionez er galite-se; hac evelse eo Mam da Zone en effet. Sant Joseph n'edoa nemet tad maguer ha putatif d'hor Salver, dre ma her mague couls hac he vam, o c'hounit bouet dezo gant he etal, ha dre ma oa reputet ha tremenet evit tad dezan gant an dud pere ne anaient quet ar myster-se eus an incarnation, pe en fæçon oa bet concevet Jesus-Christ pehini a oboisse ive da sant Joseph evel pa vize tad propr dezan, rac ma oa pried legitim d'he vam ar Verc'hea Vari.

Pa lavarer penaus eo bet concevet Jesus-Christ dre operation pe dre vertuz ar Speret Santel, ne de quet n'en deveus an Tad hac ar Map operet ha contribuet ivez er conception-se couls hac ar Speret Santel, rac an œuvrou exterieur eus an tri ferson an Dreindet a so commun entrezo; mæs evel m'az eo ar myster-ma un desteni ar vrassa eus a garantez Doue en hon andret, eo attribuet d'ar Speret Santel, da pehini evel d'ar garantez infinit eus an Tad hac ar Map, ec'h attribuer an effejou eus ar garantez Doue, e-c'hia m'at-

tribuer an affejou eus he huissanç d'en Tad, hac en affajou eus he furnez d'ar Map.

Map Doue so en em incarnet evit hor prena hac hon dilivra diouz ar pec'het ha diouz ar maro eternel hac an ifern, da pere oamp engajet dre an disobeissanç eus hon tud quenta Adam hac Eva, hac ouspen avit acquisita deomp ar vuez eternel o verval evidomp. Guir eo e c'halse hon redima ha hon sauvatei en ur fæçon-all eassoc'h; hoguen teurvezet eo bet ganta dont he-unan, eval ur mestr mad, da zisquez deomp obeissa da Zoue he dad, hac en em humilia diouz he exempl. Convenabl ha ræsonabl oa e teusje da remedia ouz hor superbita dre he humilita, hac oux hon disobeissanç dra he obeissanç he-unan.

Evit solennisa ervad ar gouel bras-ma'ta, a tleomp en em dispos dre ur gonfession vad da receo diouz an axempl eus ar Verc'hes, gant ur hureta vras a gonsianç, ar gommunion, ar memes Map Doue pehini so bet an em c'hreat den en hi, hac assista devota ma c'hallimp er servij divin. Goude-se e tleomp en em axamina da c'hout ha ni so bet sourcius da drugarecat Doue bemdez d'hor beza prenet diouz ar maro eternel dre ar myster-ma eus an incarnation, goulen pardon outan aus hon disanaoudeguez hac hon ingrateri en he andret, hac ober ar resolution da lavarat teir guaich an daiz an *Angelus* an memor hac an enor d'ar myster-ma, hervez an instruction hon eus roet evit an *Angelus, Damini*, en commançamant al levr-ma, oc'h en am humilia neuse en hor c'halon evit enori an humilita vras a Vap Doue oc'h en em incarni, hac eus he Vam oc'h an em estimout ur servijeres indign d'an Autron. Cals a dud devot a gustum pa son en heur, ober sin ar groas ha lavaret an *Ave, Maria*, an memor eus ar memes myster; hac an devotion-se a so bet confirmet gant er pab Leon decvet, o staga outi certen induljançou, hervez ma ê raportet en un instruction familier en furm catechismou, imprimet an Paris an ti Pieires Targa, gant

privilej ha permission an arc'heacop ac'hano er bloaz 1635.

Erfin e tleomp hirio conceo ur santimant an humpla eus ac'hanomp hon unan, ha consideri ne deomp nemet poultr ha ludu dirac Doue, e tiouall ervad n'en em estimimp mui evit den, hac evit quement-se goulen ous Map Doue en deiz santel-ma en pehini eo bet en em lequeat quen isel ha quen dister, ar c'hraç d'en em anaout ha d'en em humilia dre intercession he vam ar Verc'hea sacr, evit obteni er fin ar recompans eternel prometet ganta d'ar re a vezo humbl a galon. Evellen bezet grêt.

## INSTRUCTION EVIT AMSER AR BASSION.

*Pehini a bad adalec ar sadorn da bardaëz dirac dissul ar Bassion betec ar sadorn da bardaëz dirac dissul Phasq.*

AN oll amser eus ar c'horaïs a so consacret da bassion hor Salver, hac e teu an Ilis d'hon angaji da enori ar bassion galet-ma dre ar iunïou, ar binijen hac ar retret, oc'h en em retira diouz ar bed. Mæs an diouz sizun diveza eus ar c'horaïs a so destinet mui e'hoaz en particulier evit ar sujet-se; hapeguement-beonac na ve ar guenta eus an diou sizunma pehini eo sizun ar bassion, nemet evel ur brepäration evit an eil, pehini eo sizun ar binijen, ha ma presant deomp an Ilis er guenta sizun consideratiounou hac instructionou-all, ne baoues ato consconde o tistrei da broposi deomp ar bassion eus hor Salver, hac e deus bep tro un dra-bennac evit ar sujet-se en peb quevrren eus he ofiç divin.

Beza e tleomp er poent-se'ta heul intantion an Ilis, o commanç ar sizun quenta-ma eus a amser ar bassion d'en em applica davantaij var ar mysteriou anezi; chetu petra ra d'an Ilia goloi he imajou en amser santel-ma, evit douguen caoun da varo ha passion Jesus-Christ he fried divin, oc'h hon avertissa dre gue-

ment-se da antren ive ganti en ur speret a gaoun hac en ur santimant a dristidiguez hac a regret d'hor pec'hejou, pere ao bet caua d'ar maro cruel-se. En disposition-ma eo e tleomp antren epad an diou aizunma, mæs ispicial en diveza pehini so galvet sizun ar binijeo, abalaoour d'ar poanion cruel a souffras hor Salver enni evidomp, hac abalamour d'ar binijen dreist-ordinal a dleomp da ober enni hon-unan evit compatissa ganta eo he souffrançou.

An deiz quenta eus a aizun ar binijen a so galvet disaul Bleuniou : da guenta, abalamour ma commanç Pasq, evel pa lavarren, da vleunvi en deiz-se, pa'z eo enna e commanç ar gristenien fidel da ober ho fasq ; ha d'an eil, abalamour ma oe d'an deiz ma ec'h antreas solennellamant hor Salver er guear a Jerusalem var guein un asen c'huec'h dez dirac he bassion, eleac'h ma oe recevet gant ar vugale ha gant ar bobl simpl en un triomph bras, o tont d'he ziguemeret hac o teurel var an hent ma tremene, darn bodou guez ha palm, darn-all ho dillad memes pere a strinquent dindan he dreid, evit ober enor dezau.

En memor a guement-se eo e ra deomp an Ilis douguen er procession hac en oferen-bred eus ar memes deiz-ma bodou lore, pe vodou beuz, pe vodon pin ha palm, en enor ive d'hor Salver hac en testeni eus ar victoar pehini a dleomp da veza gounezet var adversourien hor silvidignez ha var hor goall habitudou dre hon oræson, hor iun hac hon alusen, ha dre hor mortificatinnou-all; anes ne veritemp quet douguen ar bodou-se, ha ne vemp nemet hor c'hement a hipocritet, nc'h ho douguen. Ar bodnu pe ar brancou benniguet-se a dle peb unan da gonservi gant raspet en he di e-bars he vele, mar guell, dre ma ho deua ur vertuz vras a enep al leveson eus an drouc-speret, hac evit en em aervijout anezo da deural dour-benniguet pa vezo affer, ha pa vezo den clan var ar guele en hon ti.

Endra vior o venniguen ar beua pe ar bodou all-

me, e c'houlennot ouz Doue gant an Ilis ma plijo ganta rei deoc'h ive he venediction hac ar c'hraç d'en em bresanti diraza da solennisa ar Pasq santel gant devotion ha gant ar frouez eus a œuvrou-mad. Ha pa zongot en ho torn ar bodou benniguet-se durant ar procession, e leqneot ho poan da gaout ar memes santimant a zevotion evel ho devoe ar bobl-se ha disquibien hor Salver, pere, o renta dezan un enor sincer, hen recevas en Jerusalem gant ur c'hri a joa pehini e sortie a vouelet ho c'halon. Mæs ho pêt aon na veac'h henvel ouz ar re pere a oblijas hor Salver da scuilla daelou ha da rebeich dezo en creiz an triomph-se penaus ne anaient quet an deiz eus ar visit pehini a rea dezo, ha pehini ne servije nemet d'ho renta criminaloc'h dirac Doue, pa oant quen constant ha quen infidel, ma tlient da ben c'huec'h dez goude crial (*Crucifiet-hen*) var an hini a recevent en deiz-ma gant quement a enor. Liquit evez pa recevit ivez hor Salver dre ar gommunion Fasq gant un dra bennac a zevotion hac a respet, na zeuac'h d'ha grucifia enoc'h hoc'h-unan dre ur sacrilej, pe o tistrei goude-ae da goueza en ur pec'het marvelbennac.

En distro eus ar procession-ma e sco ar celebrant a ben teir gueich gant ar groas var dor an ilis, pehini a ve digoret goude an tri daol-se da antren ebars; evit rei deomp da entent penaus oa serret clos dor an eê ouz an dud, quen ha d'ê bet dent Jesus-Christ d'he digueri deomp dre ar maro pehini en deveus gonzavet er groas evidomp. Speret an Ilis eta en deiz-ma eo, da guenta, ma considerimp Jesus-Christ o triomphi hac o c'hounid ar victoar var an erouant gant he groas hac he bassion; d'an eil, ma quemerrimp perz en he driomph oc'h en em assujetti dezan hac o rei antre dezan ive en hor c'halon; ha d'an drede, ma assistimp gant an hevelep santimanchou mad-se en oll servij divin eus an deiz santel-ma.

Ne d'ê quet finisset mad ar ceremoni-sa gant an

Ilis, na zistro neuse-souden d'hon antreteni var hassion hor Salver en aviel Bleuniou. Quament-se ez a dle occupi hon speret brema, hac en em applicot da gonsideri ur myster deus a pehini ne-dlet jamæs coll ar memor. Na list deia eta da dremen eus ar aizun santel-ma hep sonjal en ur poent bennac a bassion hor Salver, evit en em excita dre ar voyen-za da zetesti ho pec'hejou ha da ober ur gonfession vad anezo er Pasq-ma. Evit quemant-se eo a propos discleria deoc'h en andret-ma passion hor Salver het-a-het hervez an Aviel, hac e c'hellot he recita devotamant endra vezo ar veleien o cana aviel Blennion, non pas epquen dissul Bleuniou, mæs en diziou all eus ar aizun-ma, ispicial diguener ar groas: da zesirout ve so-quen ho pe an amser hac an devotion da lavaret ur veich er sizun, pe da visna ur yeich er mis, da vener pe da un devez-all, ar recit-ma eus a bassion hor Salver; rac ur merit bras ve quement-se deoc'h, mar er grae'h gant devotion.

---

## PASSION HON AUTROU JESUS-CHRIST

*Herves an Aviel*: Var ton, *Vexilla Regis prodeunt.*

*An Aviel pehini a vez canet dissul Bleuniou en Oferen.*

| | |
|---|---|
| Passio Domini nostri Jesu-Christi secundùm Matthæum. | SAludi a ran va Jesna<br>Hac he bassion trnezus:<br>Ra vezo scrifet em c'halon<br>Jesus hac he oll bassion. |
| IN illo tempore, diait Jesus diacipulis suis: Scitis quia post biduum Pascha fiet, et Filius hominis tradetur ut erucifigatur. Tunc congregati | Tad eternel, deoc'h ec'h offran.<br>Dre zorn Mari, ar salud-man,<br>Evit-ma vezin pardonet;<br>Dre verit ho Map benniguet.<br>Speret-Santel, me ho supli,<br>Grit d'in ar c'hraç da saludi,<br>Gant ur guir regret em ene,<br>Passion Jesus, va Doua. |

D'he zisquibien he lavare
Jesus quent Pasq vardro daou ze:
Map an Den a vezo livret
Evit beza crucifiet.
Neuse princet ar veleien
Hac eus ar bobl re ancien
Da gonferi en em gafas
En ti ar pontif Caïfas.
Cusul a resont entrezo
Da lacat Jesus d'ar maro,
Non pas, emezo, deiz ar gouel,
Na zeue ar revolt da sevel.
Jesus o veza en un ti
Da Simon lovr en Bethani,
E tostas outan ur vaoues
Hac a voa guir benitantes.
Hon-nez var he ben a squillas,
Pa edo o tibri he repas,
Un ongant ar preciussa
Gant ur c'houez an ezcellanta.
He zisquibien a vurmuras
Perac, emezo, e coller
Ur dra pini so quer ker?
Ma vize querzet an ongant,
E vize savet forz arc'hant
Evit soulaji ar beorien,
Eme Iudas, oc'h he repren.
N'oa quet ar beorien a glasque;
Laër oa, hac ur ialc'h a zougue
Da receo an alusennou
A veze offret d'hon Autrou.
Peadra, eme Jesus neuse,
E reprenit-hu evelse
Ar vaoues-ma, pa e deveus grêt
Un œuvr-vad brema en andiet?
Raco teurel varnon he ongant
E tisclerí va enterramant;

sunt principes sacerdotum, et seniores populi in atrium principis sacerdotum, qui dicebatur Caïphas; et consilium fecerunt ut Jesum dolo tenerent, et occiderent. Dicebant autem: Non in die festo, ne forte tumultus fieret in populo. Cùm autem Jesus esset in Bethaniâ in domo Simonis leprosi, accessit ad eum mulier habens alabastrum unguenti pretiosi, et effudit super caput ipsius recumbentis. Videntes autem discipuli, indignati sunt, dicentes: Ut quid perditio hæc? Potuit enim istud venundari multò, et dari pauperibus. Sciens autem Jesus ait illis: Quid molesti estis huic mulieri? Opus enim bonum operata est in me. Nam semper pauperes habetis vobiscum; me autem non semper habetis. Mittens enim

hæc unguentum hoc in corpus meum, ad sepeliendum me fecit. Amen dico vobis : Ubicùmquè prædicatum fuerit hoc Evangelium in toto mundo, dicetur et quod hæc fecit in memoriam ejus. Tunc abiit unus de duodecim, qui dicebatur Judas Iscariotes, ad principes sacerdotum, et ait illis : Quid vultis mihi dare, et ego vobis eum tradam ? At illi constituerunt ei trigenta argenteos. Et exindè quærebat opportunitatem, ut eum traderet. Primâ autem die azymorum, accesserunt discipuli ad Jesum, dicentes : Ubi vis, paremus tibi comedere Pascha ? At Jesus dixit : Ite in civitatem ad quemdam, et dicite ei, Magister dicit : Tempus meum propè est ; apud te facio Pascha cum discipulis meis. Et fecerunt discipuli sicut

Dre oll e vezo dre ar bed
Ar pez he deus grêt, publiet.
Iudas a ieas neuse-souden
Da gaout princet ar veleien :
Petra rôt-hu d'in me, emezan,
Ha me livro deoc'h anezan ?
Prometi a reont en instant
Rei dezan tregont pez arc'hant :
Ha nemet ar gommodite
D'he livra dezo, ne glasque.
Disquibien Jesus goude-se
A c'houlennas outan ive :
Peleac'h ez aïmp da brepari
Ar Pasq deoc'h evit he zibri ?
Iit en kear da gaout ur certen,
Ha livirit deza evellen :
Tost, eme ar mestr, ê va amser,
D'ho ti ar Pasq ez ann da ober.
He zisquibien a breparas,
Ar Pasq eleac'h ma lavaras,
Ha ganto var an abardaez
Ez eas ouz taol var he c'hourvez.
P'edont o tibri ho repas,
Evellen outo e comsas :
Unan a dle eus ho touez
Me zrahissa en guirionez.
Peb-hini trist oc'h he glevet,
A gommanças da lavaret :
Autrou, ha me eo, ha me eo ?
Jesus a respontas dezo :
Er plad guenen nep a laca
He zorn, a dle me zrahissa ;
Map an den a ia en effet
Diouz ma'z eo anezan scrifet.
Hoguen maler a c'hoarvezo
Gant an den-se am zrahisso ;
Guell vize dezan hep mar ebet

Na vise bet biscoas ganet.
Iudas pîni hen trahissas,
Outan ive a c'hnulennas :
Ha me'ta, mestr, e ve hen-nez ?
Lavaret, emean, e guirionez.
D'he zisquibien neuse e voalc'has
Ho zreid, hep excepti Iudas,
Ho sec'has gant ul lianen
Var he zaoulin, en noaz he benn.
Gant ur garantez ar vrassa
Pa oant gantan da goania,
Ec'h instituas hor Salver
Ar sacramant eus an auter.
Dezo er goan-se diveza
E roas da zibri ha da eva
Ar bara chenjet hac ar guin
En he gorf ha c'hoad divin.
Ne evinn mui divar brema,
Eme Jesus, eus ar guin-ma,
Quen a vô em rouantelez,
Eleac'h ma evinn guin nevez.
Goude ma ho devoa coaniet;
Iudas diganto sortiet,
Hac o veza canet an hymn,
Ez ezont varzu ar jardin.
Antret er jardin Olives,
Quemeret Per, Ian ha Jacques,
E lavaras Jesus dezo,
Trist ê va ene bete'r maro.
Pelleet diouto gant glac'har,
En em brosternas d'an douar,
Hac ec'h adressas he beden
D'he Dad eternel evellen :
Mar d'ê possubl, va Zad divin,
Pellaët ar c'halir-se diouzin :
Mas bezet great ho volontez,

constituit illis Jesus, et paraverunt Pascha. Vespere autem facto, discumbebat cum duodecim discipulis suis. Et edentibus illis dixit : Amen dico vobis, quia unus vestrûm me traditurus est. Et contristati valdè, cœperunt singuli dicere : Nunquid ego sum, Domine ? At ipse respondens, ait : Qui intingit mecum manum in paropside, hic me tradet. Filius quidem hominis vadit, sicut scriptum est de illo; væ autem homini illi per quem Filius hominis tradetur ! Bonum erat ei si natus non fuisset homo ille. Respondens autem Judas, qui tradidit eum, dixit : Nunquid ego sum, Rabbi ? Ait illi : Tu dixisti. Cœnantibus autem eis, accepit Jesus panem, et benedixit ac fregit, deditque discipulis suis, et ait : Accipite et comedite : Hoc est

corpus menm. Et accipiens calicem, gratias egit, et dedit illis, dicens : Bibite ex hoc omnes : Hic est enim sanguis meus novi testamenti, qui pro multis effundetur in remissionem peccatorum. Dico autem vobis : Non bibam amodò de hoc genimine vitia usquè in diem illum, cùm illud bibam vobiscum novum in regoo Patris mei. Et hymno dicto, exierunt in montem Oliveti. Tunc dicit illis Jesus: Omnes vos scandalum patiemini in me in istâ nocte. Scriptum ast enim: Percutiam pastorem, et diapergentur oves gregis. Postquàm autem re aurrexaro, præcedam vos in Galilæem. Respondeos autem Petrus, ait illi : Et ai omnes scandalisati fuerint in te, ego nunquàm scandaliaabor. Ait illi Jeaua : Amen dien tibi, quia in hâe nocte

Non paa va hini-me ivez.
A ben teir gueich oræson
A eure er memes fæçon :
Hac e teue c'hoas d'ha redoubli,
O veza couet en agoni.
Dreizan ur c'houezen vras divad
A zeuas eguis heradou goad,
O coueza eno diouta,
Quen a boullad dindanna.
Chetu disquennet eus an eê
Un Æl d'he gonforti neuaa.;
Hac o veza great he beden,
E teuaa da gaout he zisquibien.
Mæs allas ! cousquet ho c'hafas,
Rac-se dezo e lavaras :
Dihunit ha grit oræson,
Na gouezac'h en tentation.
Livret vezin brema souden
Etra daouarn ar bec'herien :
Sivit ha deomp : tostaat a ra
Nep so erru d'am zrahissa.
N'en devoa quat c'hoas echuet
He gomsou, ne doa eruet
Iudas er jardin d'anter-nôz
Gant ur vanden tud armet-clos.
An treitour e dostaas outa
Evit ober ur pog deza :
O lavaret, *Ave*, *Rabbi*,
Dont a ran, mestr, d'ho saludi.
P'evit tra, eme hor Salver,
Ez hoc'h-hu deut, va mignon quer,
Penaua, Iudas, hac enguis-aa
Gant ur pog em zrahissit-me?
Ouz ar venden-se pa gomsas,
Piou

Piou a glasqun, a c'houlennas;
Chetu hi neuse o lavaret:
Han d'eo Jesus a Nazaret?
Me eo, a respontas Jesus:
Ous ar goms-ma quer gracius,
Var ho c'his en em retirsont,
Hac a stoq ho c'horf e couezont.
Mar d'ê me, emeza, a glasquit,
Lesit ar re-ma da vont quit;
Eus he zisquibien et comse
D'ho lesel en ho liberte.
Per oc'h ho guelet o tostaat
Evit cregui en he vestr mad,
He c'hleze a zic'houinas,
Ha scouarn Malcus a drouc'has.
Jesus a respontas neuse:
List brema, Per, var guement se;
P'en deus va Zad presantet d'in
Ar c'halir-ma, sur en evin
Scouarn an den-se a iac'has,
Ha d'ar vanden-se e lavaras:
Gant clezier ha gant bizier
Em c'hemerit evel ul laër.
Bemdez gueneoc'h en em gaven
En templ o presec va lesen,
Hep ec'h allac'h cregui enon;
Brema hoc'h eus permission.
Evel bleizi'ta var un oan
E lammsont neuse var-nezan,
Hac e oe ganto goall-dretet
Ha stard gant querden amarret.
He zisquibien gant ur spont bras
O tec'het hen abandonas,

antequàm gallus cantet, ter me negabis. Ait illi Petrus: Etiamsi oportuerit me mori tecum, non te negabo. Similiter et omnes discipuli dixerunt. Tunc vanit Jesus cum illis in villam quæ dicitur Gethsemani, et dixit discipulis suis: Sedete hìc donec vadam illùc, et orem. Et assumpto Petro et duobus filiis Zebedæi, cœpit contristari et mœstus esse. Tunc ait illis: Tristis est anima mea usquè ad mortem; sustinete hìc, et vigilate mecum. Et progressus pusillùm, procidit in faciem suam, orans et dicens: Pater mi, si possibile est, transeat à me calix iste. Verumtamen non sicut ego volo, sed sicut tu. Et venit ad discipulos suos, et invenit eos dormientes; et dixit Petro: Sic non potuistis unâ horâ vigilare mecum? Vigilate et

orate, ut non intretia in tentationem. Spiritus quidem promptus est, caro autem infirma. Iterùm secundò abiit et oravit, dicens: Pater mi, si non potest hic calix transire, nisi bibam illum, fiat voluntas tua. Et venit iterùm, et invenit eos dormientes; erant enim oculi eorum gravati. Et relictis illis, iterùm abiit; et oravit tertiò, eumdem sermonem dicens. Tunc venit ad discipulos suos, et dixit illis: Dormite jam, et requiescite; eccè appropinquavit hora, et Filius hominis tradetur in manus peccatorum. Surgite, eamus; eccè appropinquavit qui me tradet. Adhùc eo loquente, eccè Judas, unus de duodecim, venit, et cum eo turba multa cum gladiis et fustibus, missi à principibus sacerdotum et senioribus populi. Qui

Hae hen o veza garrotet,
Da di'r pontif e oe cacet.
Var he zoctrin gant Caïphas
Interrojet, hen respontas;
Publicamant em eus comset
D'an oll en templ en em gaffet.
Peadra'ta em interrojit
Var va doctrin pa'z ê public?
Ar re so bet oc'h va c'hlevet
A oar petra m'eus prezeguet.
Respontet gantan evellen,
Unan eus an officerien
A roas ur javedad deza:
Evelse e comsez, emeza?
Mar em eus, eme Vap Doue,
Drouc lavaret, disquesit-he;
Mæs mar em eus lavaret mad,
Perac rei d'in ur javedad?
Clasq a reont ur fals testeni
Evit d'ar maro he gondaouni;
Ha n'edoa nicun suffisant
A guement test a voa presant.
Daou fals test a zeuas alafin,
Hac a zepose traou malin;
Hoguen Jesus ne rea seblant
Evit ho c'hlevet o parlant.
Ar pontif neuse a savas,
Ha d'hor Salver e lavaras:
Penaus, ne respontea netra
Ouz an oll desteniou-ma?
A berz Doue me da gonjur
Da lavaret ha te eo sur
Ar Messias Map da Zoue?
Ia, me en-dêûn, emezan, ê.
Hoguen me lavar deoc'h ouspen
E vellot un deiz Map an dan
Azezet en tu-deou d'he Dad.

O tont d'ho parn var ar c'houabr.
Neuse ar pontif a freuzas
He viscamant, hac a griaa :
Chetu ê o tont da vlasfemi ;
Pebez izom a desteni ?
Clevet hoc'h eus an oll breman,
Petra sonjit-hu anezan ?
Oll e crisont o lavaret :
Ar maro en deus meritet.
Neuse ho commanç d'he c'hoapaat
Hac en he visaij da grachat,
E roent deza javedadou,
Taoliou dorn ha carvanadou.
Var he zaoulagad ur vanden
E lequesont en dro d'he ben,
O lavaret pa scoent ganta,
Divin piou a tarc'ho brema ?
Gant cals ouspen a injurou,
A vlasfemou hac a gestou
Hen outrajent, oc'h invanti
Peb seurt fæçon d'he dourmanti.
Sant Per evit guelet ar fin,
A ieas varlerc'h he vestr divin
Hac antreet en cour Caïphas,
E-harz an tân ec'h azezaa.
Ur servijeres o veza
Consideret piz aneza ;
C'houi, emezi, a voa ive
O c'heul Jesus a C'halilee.
Dirac an oll Per en nec'haa,
Hac evellen e respontas ;
Penaua, maouea, me ne ounquet
Petra fell deoc'h da lavaret ?

autem tradidit eum, dedit illis signum, dicens : Quemcumque osculatus fuero, ipse est, tenete eum. Et confestim accedens ad Jesum, dixit : Ave, Rabbi. Et osculatus est eum. Dixitque illi Jesus : Amice, ad quid venisti ? Tunc accesserunt, et manus injecerunt in Jesum, et tennerunt eum. Et eccè unua ex his qui erant cum Jesu, extendens manum, exemit gladium suum ; et percutiens servum principis sacerdotum, amputavit auriculam ejus. Tunc ait illi Jesus ; Converte gladium tuum in locum suum : omnea enim qui acceperint gladium, gladio peribunt. An putas, quia non possum rogare Patrem meum, et exhibebit mihi modò plusquàm duodecim legionea angelorum ? Quomodò ergò implebuntur Scripturæ, quia sic

oportet fieri? In illâ horâ dixit Jesus turbis : Tanquàm ad latronem exîstis cum gladiis et fustibus comprehendere me; quotidiè apud vos sedebam docens in templo, et non me tenuistis. Hoc autem totum factum est ut adimplerentur scripturæ prophetarum. Tunc discipuli omnes, relicto eo, fugerunt. At illi tenentes Jesum, duxerunt ad Caïpham principem sacerdotum, ubi scribæ et seniores convenerant. Petrus autem sequebatur eum à longè, usquè in atrium principis sacerdotum. Et ingressus intrò, sedebat cum ministris, ut videret finem. Principes autem sacerdotum et omne concilium quærebant falsum testimonium contrà Jesum, ut eum morti traderent : et non invenerunt, cùm multi falsi testes accessissent. Novissimè au-

Da ben un nebeut goude-se
Un all, d'ar poent ma sortie,
A lavaras : he-ma so bet
O c'heul Jesus a Nazaret.

Per en disavoueas adarre,
Oc'h assuri memes ure he le
Penaus n'euaie quet an den
Ma comsent aneza so quen.

Re-all en ur dostaat onta,
A lavaras ive deza :
Eus he dud oud certenamant,
Rac anat oud dre da barlant.

Chetu hen ouz en em detesti
Hac o touet c'hoas mui-oc'h-vui
Ne anaie quet an den-se ;
Hac e canas ar c'hog neuse.

Ouz Pêr pasellas hor Salver,
Sonj a zeuas deza eus he c'her,
Quent ma cano diveich ar c'hog,
A ben teir gueich, Per, em nac'hot.

E-meas o veza sortiet,
E vouelas druz Per d'he bec'het,
Ha Jesus a oe mintin mat
Livret etre daouarn Pilat.

Iudas o velet condaonet
Hor Salver hep achap ebet,
A regretas he drahison
Gant ur c'hueuz a voa diræson.

Renta reas d'ar re-ancien
Ha da brincet ar veleien
Ar som en devoa recevet
Digant ho d'he veza livret.

Pec'hi am eus grêt, emeza,
Enep Jesus oc'h he verza :
Goad un den just am eus livret,

Hep en devoa grêt drouc ebet.
Pe sourci deomp-ni, emezo?
Ni ne reomp forz, evidoc'h eo:
Chetu en o font en he valer
D'en em grouga dre zizesper.
Piou na scrije, o va Jesus,
O velet peguen danjerus
Eo dre ur goall gommunion
Ho trahissa en hor c'halon?
En so pernicius ive
An avaricdet d'hon ene;
Pa denn deomp, evel da Iudas,
Abars ar fin ur maler bras!
Jesus dirac ar presidant
A voe accuset faussamant;
Hoguen ne respontas netra
Evit en em justifia.
Pilat ouz Jesus a c'houlen
Ha c'houi ê roue ar Iudevien?
Va rouantelez, emeza,
Ne de quet eveus ar bed-ma.
Rone oc'h eta, eme Pilat?
Ia, c'houi en lavar erfat:
Evit eouten ar virionez
Eme Jesus, oun deut ives.
Pilat goude d'ar Iudevien
Ha da brincet ar veleien
A lavaras: ne gavan quet
Coupabl an den-ma a grim ebet.
Hi mui-oc'h-vui a boursue;
Ar bobl, emezo, a drouble,
Oc'h ho dispos gant he zoctrin
D'en em revolti alafin.
Pilat o clasq en em viret
Ouz peb seurt blam en he andret,
En ranvoyas da Herodes
A vna en keer neuse memes.

tem venerunt duo falsi testes, et dixerunt: Hic dixit: Possum destruere templum Dei, et post triduum reædificare illud. Et surgens princeps sacerdotum, ait illi: Nihil respondes ad ea quæ isti adversùm te testificantur? Jesus autem tacebat. Et princeps sacerdotum ait illi: Adjuro te per Deum vivum, ut dicas nobis, si tu es Christus Filius Dei. Dicit illi Jesus: Tu dixisti. Verumtamen dico vobis: Amodò videbitis Filium hominis sedentem à dextris virtutis Dei, et venientem in nubibus cœli. Tunc princeps sacerdotum scidit vestimenta sua, dicens: Blasphemavit. Quid adhùc egemus testibus? Eccè nunc audîstis blasphemiam. Quid vobis videtur? At illi respondentes, dixerunt: Reus est mortis. Tunc expuerunt in faciem ejus, et

colaphis eum ceciderunt. Alii autem palmas in faciem ejus dederunt, dicentes : prophetisa nobis, Christe, quis est qui te percussit ? Petrus verò sedebat forìs in atrio. Et accessit ad eum una ancilla, dicens : Et tu cum Jesu Galilæo eras. At ille negavit coràm omnibus, dicens : Nescio quid dicis. Exeunte autem illo januam, vidit eum alia ancilla, et ait his qui erant ibi : Et hic erat cum Jesu Nazareno. Et iterùm negavit cum juramento : Quia non novi hominem. Et post pusillum accesserunt qui stabant, et dixerunt Petro : Verè et tu ex illis es ; nam et loquela tua manifestum te facit. Tunc cœpit detestari et jurare quia non novisset hominem. Et continuò gallus cantavit. Et recordatus est Petrus verbi Jesu quod dixerat : priusquàm

He-ma en devoe ur joa bras
Jesus dirazan pa velas,
Dre an esperanç d'he lacât
Da ober ur miracl bennac.

Hac o sonjal e contantse
Jesus he guriosite,
Ouzan forz traou a c'houlennas,
Mæs hen biscoaz n'en respontas.

Cheru neuse'ta Herodes
Assambles gant tud he balæs
Oc'h he dreti gant goaperez
Ha gant cals a voufonerez.

Oc'h he veza guisquet ouspen
Evel ur foll gant ur saë venn,
Ec'h eureu be gaç var he guis
Da Bilat en un dail exquis.

Neuse Pilat a lavaras
D'ar Iudevien pa bo assamblas :
An den-ma n'en deus grêt netra
Eus ar pez a vlammit enna.

Herodes n'her c'hef quet ive
Dîn d'ar maro muguet onme ;
Rac se'ta m'hen laosco brema
Goude lacat he gastiza.

Cheru Pilat o tilesel
Jesus gant soudardet cruel,
Pere a zeuas d'he zivisca
Hac ouz ar pilier d'he staga.

Ar re-ma eguis diaoulou
Gant guial, querden, chadenou,
A scoe var ar c'horf dilicat
Eus an oan douç hac egarat.

Quement er foetsont tro var dro
Ma velent he esquern disolo ;
Adal ar pen betec an troad
N'edoa nemet gouli ha goad.
C'hoas ho devoe ar grisderi
Evit roue ar farç d'he dreti ,
Ha da lacaat ur guruneh
Grêt a spern calet var he ben.
Goude o teurel var he gorf noaz
Ur vantel bourpr dreist hi zious-coaz
E lequefont ur benduen
En he zorn deou, pe ur ganen.
Hac oc'h ober goap aneza
Ez eont d'an daoulin diraza ,
En ur lavaret evellen :
M'ho salud, roue ar Iudevien.
En he visaij sacr e crachent ,
Hac hep truez e quemerrent
Eus he zorn santel ar ganen ,
Evit squei ganta var ar pen.
Pilat evit touich calonou
Ar Iudevien ouz hon Autrou,
Er stad-se hen disquezas dezo,
O lavaret : ECCÈ HOMO.
Sellit , chetu an den ama ,
Truez a dleit da gaout outa ; .
Evidon me ne gavan quet
E ve coupabl a grim ebet.
Rac-se pa'z edi an amser
Da zilivra ur prisonier ,
Daoust deoc'h pe Jesus ho pe-zo ,
Pe'r mûntrer Barabbas vezo ?
An dud fall-se a gommançças

gallus cantet, ter me negabis. Et egressus foràs, flevit amarè. Mane autem facto, consilium inierunt omnes principes sacerdotum et seniores populi adversùs Jesum, ut eum morti traderent. Et vinctum adduxerunt eum, et tradiderunt Pontio-Pilato præsidi. Tunc videns Judas, qui tradidit eum, quòd damnatus esset, pœnitentiâ ductus, retulit triginta argenteos principibus sacerdotum et senioribus, dicens: Peccavi, tradens sanguinem justum. At illi dixerunt : Quid ad nos ? Tu videris. Et projectis argenteis in templo, recessit ; et abiens laqueo se suspendit. Principes autem sacerdotum, acceptis argenteis, dixerunt: Non licet eos mittere in corbonam, quia pretium sanguinis est. Consilio autem inito, emerunt ex illis agrum figuli,

in eepulturam peregrinorum. Propter hoc vocatue est ager ille Haceldama, hoc est, ager sanguinis, usquè in hodiernum diem. Tunc impletum est quod dictum est per Jeremiam prophetam, dicentem : Et acceperunt trigenta argenteos, pretium appretiati, quem appretiaverunt à filiis Israël : et dederunt eos in agrum figuli, sicut constituit mihi Dominus. Jesue autem stetit antè præsidem, et interrogavit eum præses, dicene : Tu es Rex Judæorum? Diait illi Jesue : Tu dicis. Et cùm accusaretur à principibus sacerdotum et eenioribue, nihil reepondit. Tunc dicit illi Pilatus : Non audis quanta adversùm te dicunt testimonia? Et non respondit ei ad ullum verbum, ita ut miraretur præses vehementer. Per diam antem solemnem consneverat

Da grial : roït deomp Barabbas,
Ha cacit hen-nez a-lesse ;
Crucifiit-he, crucifiit-ha.
Mæs Pilat a glasque ato
He zilivra diouz ar maro :
Hi arrajetoc'h a grie :
Crucifiit-he, crucifiit-he.
Pilat o velet mui-ouz-vui
Ho revoltamant o crisqui,
A voualc'has neuse dirazo
He zaouarn, o respont dezo :
Divlam oun diouz goad ar
just-ma,
C'houi a responto aneza ;
He c'hoad varnomp-ni ragoueso
Ha var hor bugale, emezo.
Pilat dezo a zilivras
Dre ur respet humen Barabbas,
Hac a gondaounas hor Salver
D'ar maro er memes amser.
Neuee'ta e crocsont enna
O rei ur groas poner deza,
Gant un bu hac ur joa barbar
Evit he douguen d'ar C'halvar.
Un den e-biou e dremene,
A c'halvet Simon Cirenee,
Hac a gontrainsont d'he souten,
Evit he sicour d'he douguen.
Gant cals a bobl hac a verc'het,
Pere a vouela, oa heuliet :
Mæs Jesus o tistrei en dro,
A gonisas evellen outo :
Varnoc'h ha var ho pugale
Gouelit, ha non pas varnonme,
Rac chetu erru un amser.
A nec'hamant hac a valer.

Neuse gant ur c'haoun direnet,
E commancint da lavaret:
Meneziou, varnomp-ni couezit,
Ha c'houi, torguennou, hor c'husit.
Rac mar d'eo evellen tretet
Ar c'hoad glas pe an den parfet,
Petra vezo an dretamant
D'ar c'hoad seac'h pe d'an den mechant?
Un truez bras oa o velet
Gant ar groas poner-se grevet;
Allas! en he goein dindan-hi
Ez oa treus tri biz ur gouli.
Var ar menes pa erruas,
Ar 'vourrevien hen diviscas
Eus he saë a ioa gret hep gri
Gant he vam ar Verc'hes Vari.
Jesus var ar groas astennet
A oe neuse outi staguet;
En he dreit hac en he zaouarn
E oe plantet tachou houarn.
Piou a ouffe, o va Jesus,
Compren an tourmant quer grevus
A santsoc'h pa laoscont ho croas
En toull da goueza gant strons bras!
Gonde ma'z oa'ta hor Salver
Crucifiet etre daou laër,
Var he zillat e oe taolet
Ar sort, ma vizent ingalet.
Neuse oc'h heja ho fennou,
Hac o lavaret blasphemou,
Evit gallout he zipitan

præses populo dimittere unum vinctum, quem voluissent. Habebant autem tunc vinctum insignem, qui dicebatur Barabbas. Congregatis ergò illis, dixit Pilatus: Quem vultis dimittam vobis: Barabbam, an Jesum qui dicitur Christus? Sciebat enim quòd per invidiam tradidissent eum. Sedente autem illo pro tribunali, misit ad eum uxor ejus, dicens: Nihil tibi et justo illi; multa enim passa sum hodiè per visum propter eum. Principes autem sacerdotum et seniores persuaserunt populis, ut peterent Barabbam, Jesum verò perderent. Respondens autem præses, ait illis: Quem vultis vobis de duobus dimitti? At illi dixerunt: Barabbam. Dicit illis Pilatus: Quid igitur faciam de Jesu qui dicitur Christus? Dicunt omnes: cru-

cifigatur. At illis præses: Quid enim mali fecit? At illi magis clamabant dicentes: Crucifigatur. Videns autem Pilatus, quia nihil proficeret, sed magis tumultus fieret, acceptâ aquâ, lavit manus coram populo, dicens: Innocens ego sum à sanguine justi hujus, vos videritis. Et respondens universus populus, dixit; sanguis ejus super nos, et super filios nostros. Tunc dimisit illis Barabbam: Jesum autem flagellatum tradidit ais, ut crucifigeretur. Tunc milites præsidis auscipientes Jesum in prætorium, congregaverunt ad eum universam cohortem; et exuantea aum, clamydem coccineam circumdederunt ai: at plectentes coronam de spinis, posuerunt super caput ejus, et arundinem in dexterâ ejus. Et genuflexo anta aum,

E comsent evellan outan.
Souez, mar d'oud Map da Zoue,
Ne xisquennex eus ar groas-se?
Ar re-all en deus sauvetet,
Mæs en em sauvetei n'ell quet.
Jesus elec'h goulen venjanç
Eus an hevelep disprijanç,
Pardon dezo a c'houlenne,
Hac ouz he Dad bo excuae.
He oll c'hoad o veza squillat,
Ne alle mui gant ar sec'het,
Hac e roas an dud criz deza
Guin-ægr gant vestl evit eva.
Guelet he Vam e-hars ar groas
A gresque cals he boaniou bras;
Rac he c'halon a voa mantret
Gant ur glac'har estranj meurbet.
Teir heur en bues qua ar groas,
Var bouex an tachou a chousmas;
He dourmant a voa quen horribl,
Ma crene an traon insanaibl.
Rac-sa an heol a denvalaas,
Ar vouel an tampl en em rannas,
An douar ferm a horjelle,
Hac ar mein criz en em fraile.
D'ar fin oc'h ober un c'hri bras,
Jesus er groas a drenieoaa,
En he dourmanchou o verval
Da rei deomp ar vues etarnel.
Gouda he varo e oa ives

Plantet ul lanç en he gostez,
Hac e sortias dour ha goad
Anezan, evit hon netaat.
Gant Joseph ha Nicodemus
E oe goude-se cort Jesus
Eus ar groas santel disquennet
Var barlen he Vam benniguet.

*Ar seis guer a brenonças hor Salver ouz ar groas, a gueffot ivez el levr-ma diaraoc en unecvet articl eus ar guenta façon da heleet an Oferen, o vedita an Passion hor Salver, var ar Pa-*ter noster.

REFLEXION HA PEDEN.

Piou a ouffe consideri
An anquen e devoe Mari,
Hep e ve touchet he galon
Gant regret ha compassion?
Allas, emezi, va Map quer,
Allas, va Doue, va Salver,
Hou-ma eo an ingrateri
Hoc'h eus-hu ranquet d'anduri!
O caera den a oe biscoaz!
Pe' stad oc'h-hu lequeet, siouaz!
Ne allan mui oc'h ho quelet,
Quement oc'h dishenvelebet.
Perac, va Jesus, va Doue,
Oc'h-hu merzeriet evelse?
Piou en deus grêt d'ec'h-hu mervel,
Ha souffr tourmanchou quer cruel?
Allas, pec'herien obstinet,
C'houi hoc'h eus hen evellen tretet;
C'houi hoc'h eus muntret evellen
Va Map divin; grit pinijen.
Ia, Guerc'hes, m'er goar erfat

illudebant ei, dicentes: Ave, rex Judæorum. Et expuentes in eum, acceperunt arundinem, et percutiebant caput ejus. Et postquàm illuserunt ei, exuerunt eum clamyde, et induerunt eum vestimentis ejus, et duxerunt eum ut crucifigerent. Exeuntes autem invenerunt hominem Cyreneum, nomine Simonem: hunc angariaverunt ut tolleret crucem ejus. Et venerunt in locum qui dicitur Golgotha, quod est Calvariæ locus. Et dederunt ei vinum bibere cum felle mistum. Et cùm gustâsset, noluit bibere. Postquàm autem crucifixerunt eum, diviserunt vestimenta ejus, sortem mittentes, ut adimpleretur quod dictum est per prophetam dicentem: Diviserunt sibi vestimenta mea, et super vestem meam miserunt sortem. Et sedentes servabant eum. Et

imposuerunt super caput ejus causam ipsius scriptam : Hic est Jesus rex Judæorum. Tunc crucifixi sunt cum eo duo latrones, unus à dextris, et unus à sinistris. Prætereuntes autem blasphemabant eum, moventes capita sua, et dicentes : Vah ! qui destruis templum Dei, et in triduo illud reædificas, salva temetipsum. Si Filius Dei es, descende de cruce. Similiter et principes sacerdotum illudentes cum scribis et senioribus, dicebant : Alios salvos fecit, seipsum non potest salvum facere; si rex Israël est, descendat nunc de cruce, et credimus ei : confidit in Deo, liberet nunc si vult eum : dixit enim : quia Filius Dei sum. Idipsum autem et latrones qui crucifixi erant cum eo, improperabant ei. A sextâ autem horâ tenebræ factæ sunt super totam terram us-

Eo me so bet an den ingrat
Am eus erguis-se massacret,
Siouaz ! ho Map muia caret.
Rac-se pardon a c'houlennan
Digueneoc'h ha digantan,
Oc'h ho suplia da ober
Va feoc'h outan dre ho tousder.
Perac, allas, na d'ê rannet
Va c'balon gant ur guir regret
Da veza bet dre va c'hrimou
Roet ar maro d'am Autrou ?
Dessin am eus da veva guell,
Hac e choasen mil gueich mervel
Quent ma teuen dre nep seurt pec'het
D'he grucifia mui nepret.
Pebez graçou a ouffen-me
Da renta d'ec'h-hu, va Doue,
O veza souffret evidon
Ur maro criz a vir galon ?
Va Jesus, evit hoc'h enor,
Grit ma vezo va oll tensor
Douguen gueneoc'h ive bemdez
Ar groas bete fin va buez.
Me fell d'in chom hivisiquen
E-hars ho croas gant Madelen,
Evit gouela va fec'hejou
A so bet caus d'ho tourmanchou.
Va c'hampr a rin eus ho costez
Da gontampli ar garantez
Hoc'h eus disquezet em andret,
Pa oc'h evidon en em livret.
Evit bara ho souffrançou

A se vijo d'in, va Autrou,
Evit breuvaij me guemero
Gant ho cuin - ægr ho vestl c'houero.

Ho passion imprimet doun
Gant ho pemp gouli em c'haloun,
Scrivit enni ho scourjezou,
Ho croas, ho spern hac ho tachou.

En eur ar maro, va Doue,
Goalc'hit gant ho coad va ene,
Ha roït d'in dre ho passion
Eus va fec'het remission.

Corf Jesus a oe sebeliet
Etouez ul lincer guenn meurbet
Ha lequeet en ur bez nevez
Taillet er roc'h eno ivez.

Ouz an antre eus ar bez-man
Ez eo ruillet neuse ur mean,
Pini a voa bras ha poner,
Da serra var gorf hor Salver.

Eno erfin an teir Mari
A choumas da gonsideri
Pe fæçon ha pe a gostez
Ez eo lequeet he gorf er bez.

què ad horam nonam. Et circà horam nonam, clamavit Jesus voce magnâ, dicens: ***Eli, Eli, lamma sabactani?*** Hoc est, Deus meus, Deus meus, ut quid dereliquisti me? Quidam autem illic stantes et audientes, dicebant: Eliam vocat iste. Et continuò currens unus ex eis, acceptam spongiam implevit aceto, et imposuit arundini, et dabat ei bibere. Cæteri verò diceb nt: Sine, videamus an veniat Elias liberans eum. Jesus autem iterùm clamans voce magnâ, emisit spiritum. Et eccè velum templi scissum est in duas partes, à summo usquè deorsùm: et terra mota est, et petræ scissæ sunt, et monumenta aperta sunt, et multa corpora sanctorum qui dormierant, surrexerunt. Et exeuntes de monumentis post resurrectionem ejus, venerunt in sanctam civitatem, et apparuerunt multis. Centurio autem, et qui cum eo erant custodientes Jesum, viso terræ motu, et his quæ fiebant, timuerunt valdè, dicentes: Verè Filius Dei erat iste. Erant autem ibi mulieres multæ à longè, quæ secutæ erant Jesum à Galilæâ, ministrantes ei: inter quas erant Maria-Magdalene,

et Maria Jacobi et Joseph mater, et mater filiorum Zebedæi.

Cùm autem serò factum esset, venit quidam homo dives ab Arimathiâ, nomine Joseph, qui et ipse discipulus erat Jesu. Hic accessit ad Pilatum, et petiit corpus Jesu. Tunc Pilatus jussit reddi corpus. Et accepto corpore, Joseph involvit illud in sindone mundâ, et posuit illud in monumento suo novo, quod exciderat in petrâ, et advolvit saxum magnum ad ostium monumenti, et abiit. Erant autem ibi Maria-Magdalene et altera Maria, sedentes contrà sepulcrum.

## REFLEXION PROFITABL

### *Var an Enterramant eus hor Salver er bez.*

COnsiderit ama penaus e falvezas d'hor Salver beza ivez sebeliet, evit na chomse netra da ober en he andret a guement a ve grêt en andret an dudall en ho maro, hac evit rei deoc'h da entent penaus e tleit mervel epad ho puez ive d'ho passionou ha d'hoc'h inclinationou fall, evel ma tere ouz ur guir gristen : ha penaus, mar d'och en em roet da servij Doue en ur fæçon particulier, e tleit en em consideri evel un den maro ha sebeliet evit ar bed-ma.

Remerquit ama c'hoas penaus ho corf en pehini e recevit corf Jesus-Christ er gommunion santel, a ell beza galvet ur bez ive dezan, pehini a so taillet e roc'h, pa vezit ferm ha fidel en graç Doue ; hac e serrit ho pez, me lavar, ho poan, gant ur mean bras ha poner, pa guemerit ur resolution quer cre ha quer constant da zerc'hel mad da Jesus, na ell nac ar c'hic, nac ar bed, nac an drouc speret caout antre ebet enni.

Ouspen evel ma chômas ar merc'het devot-se an

teir Mari da gonsideri ar bez, ha da velet penans e tiazezet c'horf hor Salver ebars, ha ma ejont gou-de-se da brepari parfumou hac onganchou precius evit distrei d'he onganti d'ar sul vintin varlerc'h; c'houi ive o veza recevet en hoc'h estomac corf hor Salver evel en ur bez dre ar gommunion, a dle lacat evez ouz an oll distractionou a spcret ha perseveri gant an teir Mari-se da gontempli an bini a so evel sebeliet en ho calon, ha d'en em antreteni ganta ur maread en hoc'h interieur abars mont da entent ouz an occupationou exterieur en quêver traou ar bed hac ouz ho sourcinu temporel.

Erfin ne d'ê quet aoualc'h ho pe ambomet hac ongantet corf hor Salver ur veich dre ar ferveur eus ho tevotion o communia, evel ma en ongantas Joseph d'Arimatie ha Nicodemus oc'h he sebelia, prepari a dleit c'hoas onganchou a-nevez gant ar merc'het devot-ma evit dont d'he onganti adarre; ar pez a ellit da ober en ur fæçon spirituel, o tont alies da renta bizit dezan er sacramant adorabl eus an auter, hac en ur fæçon corporel, o vont da velet ar beorien bac an dud clan pere a ongantot evel memprou da Jesus-Christ dre ar gonsolation hac an œuvrou a drugarez a exerçot en ho andret.

---

## EVIT DERGUENER AR GROAS.

AR pez a dle peb guir gristen da ober derguener ar groas eo: da guenta, medita an histor eus a varo ha passion hor Salver, oc'h assista, mar guell, er sarmon en pehini e vez discleriet he bassion; d'an eil, souffr hor poaniou gant patiantet diouz an exempl eus hor Salver, hac iun gant mui a austerite d'an deiz-se eguet d'an deiziou all, mar d'ê possubl; d'an drede, assista er servij divin hac en em unissa gant an Ilis en oll pedennou pere a ra d'ar memes deiz evit quement seurt tud a so var an douar, hep excepti

memes ar Iudevien hac an infidelet, abalamour ma ê maro Jesus-Christ evit an oll generalamant; ha d'ar pevare, mont gant respet ha gant devotion da adori ar groas, da lavaret eo, d'en em brosterni dirac ar groas evit adori non pas ar c'hoad pe ar groas-se simplamant, mæs Jesus-Christ pehini a so bet staguet outi. Chetu ama comsou an Ilis pere a ellot da bronoç devotamant en adoration-se, ha quellies gueich ma rancontrot ur groas bennac var hoc'h c'hent, ha pa antreot en Ilis o velet ar grucifi pehini a gustum beza abara a huel.

---

## EVIT SALUDI AR GROAS

### *Hac adori Jesus-Christ staguet outi.*

ADoramus te, Christe; et benedicimus tibi, quia per sanctam crucem tuam redemisti mundum. Per signum crucis de inimicis nostris libera nos, Deus noster.

℣. Omnis terra aduret te et psallat tibi.

℟. Psalmum dicat nomini tuo, Domine.

*Oremus.*

Perpetuâ nos, quæsumus, Domine, pace custodi, quos per lignum sanctæ crucis redi-

O Jesus-Christ hon Redamtor,
M'ho trugareca hac hoc'h ador,
Abalamour m'hoc'h eus prenet
Dre voyen ho croas sacr ar bet.
Plijet gueneoc'h, o va Doue!
Hon delivra bepret ive
Diouz hon adversourien gruel
Dre ar sin eua ar groas santel.
Ra viot, Autrou, adoret
Gant quement den a so er bet,
Ha quement so var an douar
Ra rento deoc'h enor ha gloar.
Ra vezo canet en peb bro
Deoc'h, va Jesus, ha d'hoc'h hano
Canticou a bep meuleudi
Er guel eus ar grucifi.
P'hoc'h eus priset, o va Jesus!
Dre'r c'hoad eus ar groas precius

| | |
|---|---|
| Hon redima, ni ho supli | mere dignatus es. |
| En peoc'h aio d'ho c'honservi. | Amen. |
| Evelse bezet grêt. | |

## CANTIQ VAR AR MARO JESUS ER GROAS,

*Evit en em excita d'ar c'hêûz d'he veza offanset, ha d'ar resolution d'en em distaga dioûz vaniteou ar bed.* Var an ear gallec: *Des folies d'Espagne*, pe autramant, *Le bon Jésus nous prie et nous exhorte.*

HA possubl ve, va Salver ha va buez,
Ho pe'r maro evidon gouzanvet,
Ha n'am be quet nuzoc'h an ansoudeguez
Pe dioûz malêr hoc'h eus ma gouarantet ?
Jesus maro, staguet gant tachou cruel
Ouz ur potanç ha curunet a spern,
D'am dilivra dioûz ar maro eternel,
Dioûz an diaoul ha dioûz tân an ifern.
Sell, va ene, tachet er groas he vemprou,
Squillet be c'hoad evit dont d'as coualc'hi;
Sell peguement a boan hac a dourmanchou
En dens souffret evit da sauvetei.
He souffrançon ne d'int quet cuzet ouzit;
Dreizo ar vein so bet en em fraillet;
Hac hen alfe soufr quen evit da c'hounit ?
Couscoode ez out ingrat outan bepret.
Te vel maro nep en eus bet da grouet,
Dre da grimoo te so bet he vourreo;
Ha c'hoas ne d'ê morse da galon tocchet;
Quent-se ne rez nemet pec'hi peb tro.
O va Jesus! grit eta, me ho supli,
Ma vezn leun va c'halon a regret,
Rac ma'z on dsut quen terrubl d'hoc'h offansi,
Ha ma'z oun bet quer criz en hoc'h andret.
Ar bed a zeuas nus ho maro da grena:

Grit ma creno gant queux hor c'halonou,
Ma teuint ivez eguis ar vein da ranna,
Pa'z omp-ni bet quiriec d'hoc'h oll boaniou.
Cunduit pelloc'h, va Salver, hor c'hamejou;
Pardonnit deomp an amser dremenet,
Ha n'hon list quet da zistrei d'hor pec'hejou,
M'hor servijimp en amser da zonet.
Fizianç am eus, va Doue, en ho madelez,
P'hoc'h eus quement evidon anduret,
Ne glasquit queu ne nemet ober trugarez:
En hoc'h eta ec'h esperin bepret.
Evid hoc'h-hu epmuiquen e renonçan
D'am dromplerez ha vaniteou ar bed:
D'ec'h-hu epquen, va Jesus, en em rentan,
Ha ne c'hortoan nemet hoc'h eürusdet. Amen.

## INSTRUCTION EVIT PASQ.

PAsq eo an amser santel ma ressuscitas hor Salver enni, da lavaret eo, ma teuas he ene eus al limbou d'en em unissa adarre gant he gorfa voa er bez, p'evens a hini e sortias neuse beo-buezec ha triomphant a c'hloar. Ar guer-ma *Pasc* a sinifi *passaij*, rac d'an hevelep deiz e *passeas* an Israëlitet eus a Ægypt, eleac'h ma oant affligjet bras dindan an esclavaij eus a Pharaon, evit mont dre an desert d'an douar a bromission gant ar sicour eus an dorn oll-c'halloudec a Zoue pehini ho dilivras, hac en memor eus ar passaij hac an dilivranç-se oant oblijet pelloc'h bep bloaz d'an hevelep deiz da zibri en pep famill un oan rostet gant bara hep goell: hen-nez oa ho Phasq el lesen ancien.

Ar memes deiz-se a so galvet ive Pasc el lesen nevez, en pehini hon eus gr c'hraç da veza rac e c'his ma'z oa oblijet ar ludevien pe an Israëlitet da zibri un oan rostet gant bara hep goell bep bloaz en memor eus ar passaij-se, evelse ivez ê oblijet ar gristenien da receo bep bloaz d'an hevelep amser,

dindan an apparanç a vara hep goell, ar chorf sacr eus hor Salver, pehini eo ar guir oan a oe rostet var ar groas evidomp dre an tân eus he garantez en hon andret, evit dre ar voyen se ma tisquezimp dezan hon anaoudeguez-vad, ha ma passeimp ivez cus ar stad a bec'het d'ar stad a c'hraç dre voyen ar gonfession hac ar hinijen pehini hor bezo great epad ar c'horaïs, o iun guella ma hor bezo gallet.

Ar ræson p'evit hini c ro deomp hor Salver he gorf preciua dindan an speçou a vara hep goell, ha non pas a vara gant goell evel a zebromp en hor prejou, eo ma rencomp, evit he receo dignamant, beza exant dious ar gorruption eus an impurete ha diouz an drencadurez ens ar valiç hac ar gassoni; rac an danu seurt viç-ma a so represantet dre ar goell gant pehini e vez corrompet ha trenqueet an toaz, evel ma ve ive corrompet ar galon dre an impurete ha trenqueet dre ar gassoni pe ar valiç; ha rac-se oe ret deomp, dre voyen ar guir gonfession hac ar guir binijen, purifia hon ene diouz ar gorruption-se, hac en em reconcilia gant Doue ha gant hon nessa da pehini e laczimp hor poan da satisfia, mar hon eus grët ganu ebet outan pe en he enor pe en he zanvet. Anes an union hac ar reconciliation-se gant Doue ha gant hon nessa, hor c'hommunion ne ve nemet un disunion, un gommunion Iudas hac un gondaounation evidomp.

Evit ober eta ur guir pasq, ha non pas ur pasq faus evel Iudas, e rencomp caout ur burete a gorf hac a speret, hac ar garantez en andret Doue hac hon nessa; o ressusita evel hor Salver en ur vuez nevez gant ur resolution ferm, moyennant he c'hraç, na zistroïmp mui d'hor buez coz, da lavaret co, d'hor goall accustumanchou, ha d'an occasionou pere so bet caus deomp da gouezo enno, ha da veva pelloc'h en graç Doue, hep distrei mui d'ar maro eus ar pec'het.

Ar bureto-se a gorf hac a speret, hac ar garantez se en andret Doue hac hon nessa, en ur guer, ar vues

P 4

nevez-se a so representet deomp ive dre ar viscamant venn a guemer an Ilis da Basq evel un habit a burete, a garantez hac a joa, pehini guiscamant a zoug c'hoas da vouelion ar Verc'hes, an Ælez, hac ar sænt ha senteset pere ne d'int quet merzerien, en testeni eus ar burete hac ar garantez-se gant pehini ho deus bevet var an douar, hac e tleomp hon-unan beva ive diouz an exempl anezo.

## INSTRUCTION EVIT AN AMSER PASCAL.

AN amser pascal eo an hanter-cant devez a so adalec dissul Basq betec ar Pantecost. An Ilis pehini a zeu er poent-ma da imita un dra bennac eus ar pez en devoa ordrenet Doue d'ar Iudevien en lesen Moyses, a zeu da ziferanti an amser-ma diouz an oll amseriou-all eus ar bloaz ha d'he c'honsacri d'ar joa eus ar resurrection hor Salver, ha quer couls eus he asçansion ebars en eê.

Ar joa-se eus an amser pascal gant pehini e solennis an Ilis ar resurrection eus he fried quer Jesus-Christ hac he asçansion en eê, a so represantet ive dre ar cierj pascal, pe ar *pilet-pasc*, pehini eo ar pilet bras guenn a vez benniguet dessadorn-fasc, hac a vez placet epad an amser-ma en costez an aviel dirac an auter vras, hac a servije gueichall da rei sclerijen d'er gristenien epad an nôz dirac ar Sul-Fasc, ma custumeut en em assambli eo Ilis. Ar pilet-pascal-ma a so consideret evel ur representation a Jesus-Christ ressuscitet a varo da veo, evel ma hen remerquer en oll ceremoniou a vez gret ouz he venniguen; evit ar ræson-se ivez eo hen elumer epad an amser pascal d'an aviel pehini ê doctrin hor Salver, hac e vez lamet en fin an aviel da vouel an Asçansion, hep hen alumer mui pelloc'h, abalamour ma e lequear en fin an aviel-se ive penaus e pignas hor Salver en eê d'ar memes deiz en presanç he ziscuibien, hep her guelsont mui pelloc'h. Ar pemp tonl

pere so a groas er pilet-ma, eleac'h ma deus plantet pemp taich esanç, a so un imaij eus ar pemp gouli a recevas Jesus-Christ er groas, hac a zesq deomp penaus ar goulion sacr-se pere en deveus reservet goude he resurrection, ne dint mui sanglant, mæs glorius, hac ho deus squillet evel an esanç ur c'huez agreabl partout dre'r bed, evit bon tenna da gaout recours dezo evel da c'hement a sourcennou eus hor silvidiguez.

Evit heul intaotion hor man santel an Ilis epad an amser pascal, ne dleomp lesel deiz ebet da dremen eus an hanter cant deiz-ma hep en em antreteni var ar mysteriou a celebr enno. Disquez a dleomp eta penaus ez omp ressuscitet en guirionez gant Jesus-Christ, o clasq, evel a lavar an Abostol, an traou pere so d'an eê eleac'h ma'z eo azezet Jesus-Christ an tu deou da Zoue he dad, hac o quemeret gout er pez a aparchant ouz an eê, ha non pas er pez a aparchant ouz an douar, da lavaret ê, o caret non pas plijadurezou ha commoditeon ar bed-ma; mæs o caret Doue ha quement hor c'hundu etrese-ac-enna, evel ma'z eo an oræson, al lectur spirituel, a servij divin, an instructionou mad, an œuvrou a drugarez, en ur guer an oll exerciçou a vertuz hac a zevotion, hac oc'h offr da Zoue quement a reomp bemdez evit he c'hloar ha ailvidiguez hon ene.

Lacat a raimp hor poan da sevel hor c'halon ha da huanada etrese ar joaüsdet eternel eus ar vuez-all, pehini so represantet, eme an tadou, pe an amser pascal-ma, pehini a eo un amser a joa ive; evel er c'hontrol ma'z eo represantet dre ar c'horaïs an drisidiguez eus ar vuez presant pehini a dleomp da dremen er hinijen hac er regret eus hor pec'hejou betec ar maro, o c'hortos ar joaüsdet eternel-se.

## INSTRUCTION EVIT PROCESSION

### *Sant Marc, hac evit ar Rogationou.*

AR ræson p'evit hini e vez grêt ur procession general da vouel sant Marc, eo abalamour ma oe ordrenet ar procession-ma en Rom gant ar pap bras sant Gregor, evit apæsi coler Doue pehini e deuas en amser-se da afflija ar bobl, o tigaç dezo serpantet var nij pe guelien bir evel aëret munut, hac ur vosen estrainj, gant pehini e varve un infinite a dud en punition eus ho fec'hejou ha dreist peb tra eus ho sacrilejou dre ar goall gonfessionou hac ar goall gommunionou a reant da Basq. En amser-se oa e varve cals a dud o strefia hac o trifievi ien pe o valaia (*c'est-à-dire, en éternuant et en bâillant*), rac an ear a voa quer corrompet gant ar c'helien aëret-se ha gant ar vosen-se, ma veze ampoësonet an dud evel ma tigorent ho gueneou franc da denna ho alan. Ac'hano e deut marteze an ditoun etonez ar gommun da goms a hano eus a guelien sant Marc, hac ar c'hustum da ober sin ar groas var ar guenou pa en digorer da ziflevi-ien pe da valaiat, ha da lavaret, *Doue r'hoc'h assisto*, da nep a glever o strefia.

Sant Gregor eta en un bevelep necessite en devoe recours da intercession ar sænt evit obteni dre ho moyen digant Doue ar pez na alle ar bobl da obteni abalamour d'ho fec'hejou bras; hac ec'h oblijas pebunan da un memes ha da vont d'ar procession, en pehini ec'h assiste ar pab bras-ma he-unan gant he oll dud a Ilis, o cana litaniou an oll sænt pere en devoa composet evit ar sujet-se En fin an devotion-ma e oe dilivret ar bobl diouz ar vosen ha diouz ar serpantet var nij pe ar c'helien-aëret-se, oc'h unissa ho finijen gant ho fedennou.

Ar procession-mâ gant an abstinanç a gnic epquen da vouel sant Marc, a vez continuet en Ilis catholic bep bloaz, dre ma int neceseroc'h brema eguet bis-

coas, abalamour d'an afflictionou ha d'ar pec'hejou bras a so etonez ar gristenien, pere so quer mechant na ne guelet biscoas nebeutoc'h a c'honjamant en ho buez goude ar gonfessionou hac ar gommunionou a reont da Basq, eguet a veler brema; ha quement-se a ro da entent penaus na reont quet ur pasq mad, pa na veler quet e profitont. Quement a vez eta o cofes hac o communia da Basq, ne recevont quet ar pardon eus ho fec'hejou, nemet epquen ar re pere a ra un examen vad eus ho c'honscianç gant ur guir regret da veza offanset Doue, hac ur propos ferm d'en em amanti, o quitaat evit an effet-se an occasionou pere so caus dezo da bec'hi, hac ho pratica fidelamant an aliou mad hac ar binijennou roet dezo gant ho c'honfessour.

Evit distrei ar binijennou-se'ta divar ho quein, e tleit da guenta en em lacaat en graç Doue diaguent gouel sant Marc dre voyen ur gonfession vad, mar hoc'h eus aon na veac'h en stad a bec'het marvel; d'an eil, sevel mintin d'ar gouel-se; ha goude beza great ho pedennou ordinal, mont d'an ilis gant ur viscamant modest evit assista er procession hac en oferen gant ur speret a binijen hac a zevotion, hac en em absteni a guic en deiz-se dindan boan a bec'hi marvelamant: d'an drede, nep a oar lenn, a recito neuse ar seiz Salm gant litaniou an oll Sænt, hac ar pedennou a so var-lerc'h; ha nep ne oar quet lenn, a allo lavaret ar rosera devotamant o pidi Doue evit an necessiteou public, evel ma'z eo evit ma vezo distrujet ha divoaignet an heresiou, evit an exaltation hac ar brosperite eus an Ilis catholic, evit an dad santel ar pap hac ar bastoret eus an Ilis, evit ar roue hac evit ar peoc'h etre ar brincet christen, evit ar frouezou hac ar madou eus an douar, ma plijo gant Doue ho c'honservi diouz peb goall amser ha diouz peb goall accidant.

AN tri dra-ma diaraoc a dle beza observet ive d'ar Rogationou, pere so pedennou public a vez grêt epad an tri-dez dirac ar Iaou-Basq pe an Asçansion, hac a so bet instituet da guenta gant sant Mamert un

arc'hescop a Franç evit an necessiteou hac an afflictionou a voa etouez he bobl, hac a so bet goude-se approuvet ha continuet bete vrema partout dre an Ilis catholic, evit dre an intercession eus an oll sænt pe veus a re e vez canet al litaniou er procession epad an tri dez-se, ma c'haller apæsi coler Doue, hac evit ma plijo ganta preservi ar madou eus an douar, pere a gustum aveichou beza goallet var dro ar poent-ma eus ar bloaz pe gant re a sec'hor, pe gant re a c'hlebor, pe gant ar c'hasarc'h, ar reo, al luc'het hac an avelou rostus, ar pez a ve caus d'ar famin ha goude-se d'ar vosen da zont var ar bobl, nemet Doue dre he vadelez a zistroe ar goaligner-se divar ho c'hein.

Beza e tleer eta muia hac a aller euz a bep ti assista er procession epad an tri deiz-ma ive eus ar Rogationou : rac evel ma en deus peb-unan offaoset Doue, peb-unan ive a dle caout aon na ve punisset gant he justiç, ha quement hini a ve joa ganta caout ar peoc'h, ar iec'het, ha beza preservet diouz ar famin ha diouz peb goall fortun, a dle beza sourcius d'en em gaout er procession, goude beza en em lequeet en stad-vad dre ur guir gonfession pe dre un act a vir gontrition hac a regret da veza offanset Doue, ha querzet modest ha devot va lerc'h ar veleien, en ur lavaret ar chapelet pe al litaniou ha bedennou-all, evel en procession sant Marc, hep na parlant, na c'hoarzin, na caquetal, na sellet ouz ar marvaillou ; rac eleac'h calmi coler Doue, nemet he gourrouci mui oc'h vui ne ve an dra-se, ha goude beza distroet d'an ilis en fin ar procession, goulen pardon ouz Doue eus ar fautou coumetet enni.

Evit guir ne vez quet iunet brema evel ma reat gueichal epad an tri dez eus ar rogationou quennebeut ha da vouel sant Marc, abalamour ma erru an deiziou-ma en amser pascal pehini so un amser a joa : hoguen oblijet oump, dindan boan a bec'het marvel, da ober abstinanç a guic, ar pez so ur merq a binijen pehini a dleomp da ober en peb amser hac

en peb deiz eus hor buez. Observit ervat an instruction – mâ, hac avertissit bo tud d'he heul ive pelloc'h, mar fell deoc'h tenna benediction Doue var ho quein ha pellât he voaligner divarnoc'h.

## INSTRUCTION EVIT GOUEL.

### *An Asçansion, pe ar Iaou-Basq.*

A R myster eus an Asçansion, pehini eo an diveza eus a vysteriou hor Salver, en represant deomp o pignat en eê, eleac'h ma'z en azezet en tu-deou d'he Dad, ha nâ baoues oc'h intercedi evidomp; ac'hano e scuill he c'hraçou varnomp hac ema oc'h hor guervel bepret; eno ema o prepari deomp ar plaç pehini bor bezo en he varados, mar queromp heuli an exempl en devens roet deomp, hac observi he c'hourc'hemennou santel ha re an Ilis.

Ret eo'ta er gouel-ma distaga hor c'halon dionz an douar, hac huanada etrese an eê euz a pehini e tigor Jesus-Christ an ôr deomp hirio. Ret ê deomp en em unissa ganta, mont a speret d'he heul endra ema o pignat en ee, ha goulen outan he speret doubl, evel ma c'houlennas Elisee ous Elias pehini a oe transportet en ear, da lavaret ê, o c'houlen carantez Doue ha earantes an nessa; rac ar speret doubl-se (pehini, peguement bennac ma en deveus diou visaij, ne d'ê couscoude nemet unan) eo ar garantez gant pehini e caromp Doue abalamour deza he - unan, hac hon nessa evel deomp hon-unan abalamour da Zoue.

Goude ma oa pignet hor Salver en eê divar menez Olivet, e tistroas he zisquihien ac'hano da Jerusalem bac hervez an urz ho devoa recevet diganta, e chomsont retiret en un ti, hac e perseversont en oræson gant ur memes calon quen a recevsont ar Speret Santel er retret-se.

Heuliomp an exempl-ma; chomomp ive retiret dionz ar bed en quement hamapermet gueneomp hon

occupationou legitim; ha tremenomp, evel an disquiben-se, an dec dez a so etre Iaou-Basq hac ar Pantecost en exerciç eus ar garantez en andret Doue hac hon nessa, o pidi Doue gant ferveur ha gant perseveranç alies en deiz, evit ma plijo ganta digaç deomp ive ar Speret Santel d'ar Pantecost. Evit quement-se e c'hallimp lavaret bemdez hym ar Iaou-Basq hac ar *Veni, Creator*, pere a so tu man varlerc'h Gouspero ar Sul, oc'h ajouti ar *Miserere mei*, pehini a guesfot en fin al levr-ma etouez ar seiz Salm.

## INSTRUCTION EVIT AR PANTECOST.

AN deiz eus ar Pantecost pehini eo an anter-cantvet devez varlerc'h dissul Pasq, a voa consideret bras el lesen ancien, pehini a greder a voa bet roet da Voyses var menez Sinaï d'ar memes deiz-ma, da guenver pehini e offret ive da Zoue ar brivadi eus a froueziou an douar, pere a gommancet da zastum vardro an amser-ma en bro ar Iudevien.

Brassoc'h myster eguet quement se a ra hor sujet eus hor Pantecost ni-etresomp christenien, rac an donediguez eus ar Speret Santel var an ebestel, ar gommançamant euz ar bredication al lesen nevez, hac an etablissamant pe ar c'hinivelez eus ao Ilis catholic eo a zeu da gonsacri an deiz santel ma, ha da ober deomp-ni he solennisa. He-ma eo an deiz da pehini, o veza disquennet ar Speret Santel visiblamant var disquibien hor Salver en furm teodou-tân, et sortisont eus an ti-ma oant en em retiret ennan evit gortos an donediguez eus ar Speret divin-se a voa bet prometet dezo gant Jesus-Christ, haç e commançont da brezec hardimant ar memes Jesus-Christ crucifiet ha ressuscitet, hac e vadesont var-dro tri mil den eus ar Iudevien pere en em gonvertissa dre ar guenta predication a eureu sant Per, pere a oe heuliet prest goude gant brassoc'h niver a re-all dre bredication ar memes abostol.

Ne dleit qnet mancout, mar d'è possibl, d'en em gaout en ilis d'ar memes heur ma tisquennas ar Speret Santel var an ebestel, da c'houzout è var-dro un nav eur diouz ar mintin; ha goude beza eno adoret hac invoquet ar Speret divin-se gant hor mam santel an Ilis, pehini a gan d'ar memes heur-se ar *Veni, Creator*, ec'h assistot en oferen bred, hac e lequeot ho poan, goude beza purifiet ho conscianç dre ur gonfession-vad, da dostaat ouz ar gommunion santel gant seul-vui a ferveur hac a zevotion, ma esperot receo enni gant ar c'horf adorabl a Jesus-Christ he Speret Santel ive, pehini a ro ar vuez a c'hraç, hac anes pebini ne servije da netra deoc'h receo corf ho Salver er sacramant adorabl eus an auter.

D'al leun ha d'ar meurz, mar pad ar solennite eus ar gouel bras-ma, e continuot ar memes devotion hac e tremenot ivez ar rest eus ar sizun o pidi Doue, gant mui a garantez hac oc'h exerci an œuvrou mad gant mui a sourci hac a liberalite, ha dreist peb-tra o veva en union gant ho tud ha gant an oll en quement ha ma ê possubl deoc'h, evit imita an union a voa etre ar gristenien guenta pere a oe convertisset en Jerusalem da guenver an amser ma; union quer bras, ma lavar ar Scritur, penaus oa comun ho danvez entrezo tout, ha ne reant-oll nemet ur memes calon hac ur memes speret. Erguis-se e tennot var hoc'h ene un abondanç nevez a c'hraçou hac ur barticipation ampl er frouez hac en donæson eus ar Speret Santel d'ar Pantecost.

An teodou-tân en furm pere e tisquennas ar Speret Santel var an ebestel, a represant ar graçou pe veus a re ramplissas ha pere a dleit ive da c'houlen outan, da c'houzout eo, an elocanç signifiet dre ar furm eus an teod, evit ma reot un usaij mad eus hoc'h hini; ar furnez sinifiet dre ar sclerijen eus an tân, ma vezo sclereet ho speret dre ar furnez divin, evit anaout hac accomplissa volontez Doue; hac ar garantez sinifiet dre an domder eus an tân, evit ma

vezo tomet ho calon gant carantez Doue. An tân divin-ma eo a so represantet ive dre an ornamanchou ruz a zoug an Ilis d'ar Pantecost, hac ar memes liou a zoug c'hoas da vouelion ar verzerien, evit disquez penaus ho deveus squillet ho goad evit Jesus-Christ, ouz pehini e teve ho c'halonou gant an tân eus he garantez. Goulennit ouz Doue'ta gant ferveur, ma plijo ganta devi ho calon ive gant an tân divin-ma eus he garantez, o lavaret devotamant ar *Veni, Creator*, hac an oræsonou pere so marquet ama varlerc'h evit gueliou ar Pantecost, hac ouspen ar *Veni, Sancte Spiritus*, pehini so er gommançamant al levr-ma, hac a velit ar veleien oc'h he gana var ho daoulin en fin an abostol en oferen epad ar gueliou eus ar Pantecost. Mad ve deoc'h ive lavaret seiz *Pater* hac *Ave* evit goulen, ar seiz donæson eus ar Speret Santel, pere eo doujanç Doue, an devotion, ar squiant, an nerz, ar gusul, an intellijanç hac ar furnez.

---

## INSTRUCTION EVIT DISSUL AN DREINDET.

BEmdez ha particulieramant bep sul hed ar bloas e tleomp adori an Dreindet sacr, da lavaret eo, un Doue epquen en tri ferson distinc, an Tad, ar Map hac ar Speret Santel. He-ma eo ar c'henta hac ar brassa myster eus hor feiz, hac a bropos hon religion deomp continuelamant evit he adori. An Ilis e deveus instituet ur gouel particulier evit enori myster an Dreindet ar c'henta sul varlerc'h ar Pantecost: da guenta, abalamour ma oe hen-nez ive ar c'henta sul hac ar c'henta devez a repos a solennisas ar gristenien en enor d'ar Dreindet santel, goude ma ho devoe recevet ar feiz hac ar vadisiant digant an ebestel d'ar Pantecost; ha d'an eil, evit hon angaji da zihuna ha da nevezi hor feiz en quenver ar myster bras-ma en despet da guement heresi so bet savet en he enep.

Evit enori an Dreindet sacr eta, e trugarecaot Doue en deiz santel-ma mui eguet en deiziou all, eus ar graçou hoc'h eus recevet diganta, ispicial da veza roet deoc'h ar feiz hac an anaoudeguez a vyster an Dreindet; d'an eil, e c'houlennot outan pardon eus hoc'h oll pec'hejou, dreist peb tra eus an neglijanç hoc'h eus bet da observi ervad ar suliou particulieramant, pere so destinet oll evit enori an tri ferson adorabl eus an Dreindet, hac e quemeret ar resolution d'ho observi guel bivisiqueo; d'an trede, ec'h adorot alies an Dreindet sacr, o lavaret gant un inclination d'hon pen, *Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto: sicut erat in principio, etc.*, hac oc'h ober gant respet liessa ma ellot sin ar groas, en pehini zo represantet sclear myster an Dreindet; ha d'ar pevare, ech astennot ho feiz, gant pehini e credit ar myster incomprenabl-ma, var an oll mysteriou-all a zesq deoc'h an Ilis, ha na ellit quet da gomprenn quenneubeut. Ober a reot birio'ta cals a actou a feiz evit soumeti en peb tra ho ræson da Zoue, da Jesus-Christ ha d'he Ilis. Ma na gleo quet unan-bennac ouz an Ilis, quemerit-en, eme hor Salver, evel ur payen hac ur publiquen; evit quement-se'ta e leverot poset ar *Gredo* hac an *Te Deum laudamus*, pehini so ama varlerc'h dirac ofiç ar sacramant, hac e repetot alies ar c'houplma so lequeet ama.

M'hoc'h ador, c'houi Tad eternel,  
C'houi Map, ha c'houi, Speret Santel,  
Tri ferson en un Doue hepquen,  
Ra viot meulet da viquen. Amen.

---

## INSTRUCTION EVIT AR SOLENNITE

### *Eus ar Vouel ar Sacramant* pe *ar Sacr.*

GOuel ar Sacramant a vez solenniset ar iaou quenta varlerc'h dissul an Dreindet, en memor eus an deiz da pehini ec'h instituas hor Salver ar Sa-

cramant eus he gorf hac eus he c'hoad precius gant he ene hac be zivinite dindan ar speç hae an apparanç a vara hac a vin.

Guir eo ec'h instituas ar saeramant adorabl-ma d'ar iaou gamblit, nozquent he bassion; hoguen peguement bennac ma celebr an Ilis neuse an institution eus ar myster-ma, couscoude evel ma'z ê occupet en amser-se principalamant o ganvaoui ar souffrançou hac ar maro cruel eus he fried Jesus-Christ, ne ell quet neuse selennisa gant al lid hac ar rejouissanç a ve requis, ur myster pehini so quer bras merq eus he garantez en hon andret, hac a so quen admirabl ha quer profitabl d'hor silvidiguez, evel ma'z en hema : ha rac-se e deveus an Ilis cafet a propos choas ur iaou-all da celebri uniquamant ar memor eus ar myster bras-ma. Choaset e deus eta evit an effet-se ar c'henta iaou varlerc'h eizvet ar Pantecost, abalamour, evel ma celebr d'ar Pantecost ar gouel eus a furmation hac a etablissamant an Ilis christen, pehini a oe furmet d'ar poent se, ma'z eo naturel ha ræsonnabl celebri ar c'henta iaou varlerc'h an eizvet eus ar gouel-se ar memor hac ar solennite eus ar sacramant bras-ma dre pehini eo maguet, fortifiet hà perfectionet ar memes Ilis, goude beza bet furmet hac etablisset d'ar Pantecost.

Ar ræson e deveus bet an Ilis da institui ar gouel-ma, eo evit en em opos d'ar re pere so en em disclæriet adversourien d'ar sacramant adorabl eus an auter, evel ma'z eo an huguenotet, hac evit hon oblija da zisquez hon devotion hac hon anaoudeguez-vad en andret hor Salver er sacramant-ma, pehini en deveus instituet evit d'ar fin, pa na chome mui guenomp er bed-ma en ur fæçon visibl, evel ma edo en he vuez vortel, ma chomse da viana en ur fæçon invisibl ato presant en hon touez realamant. Ar pez en deveus great, da guenta, evit disquez deomp sansiploc'h a se ar garantez infinit en deveus en hon andret hae an assistanç vras a fell dezan da rei deomp

en hon oll izomou, mar queromp en em adressi dezan gant feiz er myster-ma; d'an eil, evit continui bemdez var an auter ar sacrifiç en deus offret ur veich anezan he-unan var ar groas; ha d'an trede, evit servijout da vagadurez spirituel d'hon eneou er bed-ma.

An ilis a ra ive ur procession solennel d'ar memes poent, eleac'h ma ve douguet ar sacr dre ar ruiou ha dre an henchou public, evit celebri an triomph eus ar victoar en deveus great Jesus-Christ dezi da c'hounit var an adversourien eus ar myster-ma. Rac ar procession-ma so ur voyen excellant pe vcus e hini en em servij.an Ilis evit disquez patant penaus e triomph ar virionez var an errol, evit rei ur vez hac ur confusion nevez d'an hereticquet ha d'an dud fall ha libertin, pere so oblijet da stoui d'an daoulin en presanç an hini ma refusont he adori er sacramant; hac evit rei d'ar guir gristenien joa, consolation, exempl-vad hac occasion da zisquez a nevez flamm bep bloaz ur merq hac un desteni public eus ar feiz, an anaoudeguez, ar garantez hac ar respet gant pehini ec'h adoront Jesus-Christ er sacramant adorabl-ma.

Evit solennisa ervad ar gant hor mam santel an Ilis ar gouel bras ma, e tleomp da guenta en em dispos dre ur gonfession vad da receo ar sacramant adorabl-ma er gommunion, assista devotamant er servij divin, ha beza parfet ha modest er procession, o font evel criminalet da heulia Jesus-Christ hon roue triomphant, pehini a vezo douguet en hi gant quement a bomp hac a appareil; d'an eil, netaat an andrejou hac orni gant un dra bennac hervez hor galloud an henchou eleac'h ma tremeno hor Salver benniguet, evit renta dezan ar respet hac an enor exterieur-se, da viana; d'an drede, goulen pardon outan humblamant eus an oll immodestiou hac irreverançou hor be commetet en he bresanç en Ilis, hac eus hon oll distractionou en oferen epad ar bloaz,

eus a guement goall gommunion hor be gret en hor buez, hac eus a guement outraij ha profanation ho deveus commetet hac a gommet c'hoaz ar re vechant en he andret er sacramant adorabl-ma. Caout a reot evit ar sujet-se un amand enorabl tu-ma varlerc'h en adoration perpetuel; d'ar pevare, he truguarecaat da veza chomet gueneomp er myster-ma, ha da veza roet deomp ar feiz hac an anaoudeguez anezan, pehini so ur faveur hac ur c'hraç n'en deveus quet grêt d'an oll; ha d'ar pempet, assista muia ma c'hallimp dirac ar sacramant hac er salud epad an eiz dez-ma, durant pere hor Salver oc'h en em disquez evel pa larvarren en public, a gleo favoraploc'h ouz quement a zeu d'en em recommandi dezan, ha lavaret alies a galon ar c'homsou-ma: MEULET RA VEZO JESUS ER SACRAMANT ADORABL EUS AN AUTER. AMEN, gant intantion da c'houlén an induljançou pere so bet accordet da nep ho lavaro devotamant. Pinu-bennac a vezo ingrad ha disanaoudec en andret hor Salver er sacramant-ma, a vezo ive disanavezet ha digouffiet ganta en he varn d'en em retira diouta, pa roï dezo he valediction da vont en compagnunez an ereeunt d'an tân eternel. Grit eta resolution da gaout un devotion vras epad ho puez evit ar sacramant-ma hac evit an oferen, hac ur respet bras ivez evit an ilisou, ha dreist peb tra evit ar veleien, pere ho deveus an enor da gonsacri ha da zistribui ar myster divin-ma d'ar bobl.

## INSTRUCTION EVIT GOUEL-IAN.

SAot Ian en deveus daou c'houel, ar gouel eus he nativite pe eus he c'hinivelez pehini eo an deiz ma oe ganet er pevare-varnuguent a Vezeven, hac ar gouel eus he varo pehini eo an deiz ma oe dibennet en navet varnuguent a vis Eost. An Ilis a ra ur gouel bras d'an nativite pe d'ar c'hinivelez a sant Ian,

abalamour ma oe ganet en stad a c'hraç, eleac'h ma vez ganet ar vugale all en stad a bec'het, pa aeuont er bed-ma gant ar pec'het original ; hoguen sant Ian a oe purifiet diouz ar pec'het-se abarz ma oe ganet, pa oe santifiet en cof he vam dre ar bresanç eus hon Salver hac eus he vam ar Verc'hes Vari, pehini evel ma e devoa concevet Map Doue, a ieas da renta bisit da santes Elisabeth d'an impoent ma oa hrases var sant Ian.

An deiz eus a c'hinivelez ar vugale-all a dle beza consideret evel un devez a aëlou ba non pas a joa, abalamour ma vezont ganet er pec'het ; evel-se ive an Ilis ne ra gouel ebet d'an deiz ma vez bet ganet ar sænt all, nemet epquen d'an deiz ma vezont bet maro ; dre ma consider an deiz eus ho maro evel an deiz eus ho guir guinivelez, pa'z eo d'an deiz-se eo e vezont ganet er barados. Ne ra'ta an Ilis ar gouel nemet eus an deir guinivelez pe nativite pere so bet santel er bed-ma, da ouzout eo, an nativite eus hor Salver, an nativite eus he vam ar Verc'hes hac an nativite a sant Ian-Vadezour.

Sant Ian a so galvet Badezour, abalamour ma en devoe an enor da vadezi hor Salver er rivier Jourdren, eleac'h ma vadezi ive ar Iudevien evit ho dispos d'an donediguez eus ar Messias : rac ar vadiziantse a roe sant Ian n'edoa nemet ur ceremoni dre pehini e tisqueza d'ar Iudevien penaus et tlient en em voalc'hi dioua ho fec'hejou dre ur guir binijen, evit en em zispos da receo ar Messias hor Salver. Galvet eo ive sant Ian ar precurseur, pehini so ur guer hac a sinifi redec pe guerzet araoc, abalamour ma oa deut araoc Jesus-Christ evit he anonç hac he aisquez d'ar bobl, hac evit ober dezo en em brepari dre ar binijen d'he receo ervad. Evelse e lavare dezo : *Preparit an hent d'an Autrou* ; hac hen disqueze dezo gant ar bis : Chetu ahont, emezan, Oan Doue, pehini so deut da effaci pec'hejou ar bed : *Ecce Agnus Dei, ecce qui tollit peccata mundi.* Ar c'hoMsou-

man a lavar ivez ar belec d'an dud abars ho c'hommunia, o tisquez dezo an hostit dindan pehini e cuzet ar memes Oan Doue-se a oe disquezet gant sant Ian d'ar bobl, evit ma tihunint ho feiz da c'hout piou a recevont ergommunion, ha ma hen recevint gant muia-se a zevotion hac a respet.

Noz-quent ar gouel-ma e reer un tân a joa, abalamour ma en devoa profetiset an Æl-Gabriel da dad sant Ian abars ma teuas er bed, penaus, pa vize ganet, e tlie an dud en em rejouissa gant joa. Ar sujet eus ar rejouissanç-ma eo an donediguez a Jesus-Christ pehini a dlie dont varlerc'h sant Ian he brecurseur. Rac pa vezomp o vale en creis an devalijen eus an nôz, e ve joa gueneomp guelet ar goulou-deiz, abalamour ma aparis an heol souden varlerc'h. Quent ma teuas hor Salver var an douar, edo an dud o querzet en devalijen eus a nôz ar pec'het; lerc'h ho devoa'ta d'en em rejouissa er guel a sant Ian, pehini oa ivez evel ar goulou-deiz a voa erru raoc hor Salver, pehini eo an heol a justiç a ro guir sclerijen d'ar bed. Hoguen ret eo diouall ervad na diè ar joa-ma eus a dantad guel bete lacat an dud da zansal ha da ober certen superstitionou ha divaloamanchou all a ra cals en occasion-se: rac an dra-se ne ve nemet nevesi an disenor a reas Herodes da sant Ian, pa lequeas he zihenna ouz ar goulen eus a un danseres maleurus, pehini a blijas d'ar roue merchant-man o tansal en he bresanç. Beza e c'hallet evar cana hymnou ha guersiou spirituel en dro d'an tantad-se hac en em entreteni eus a draou mad, hep mancout da ian er memes deiz.

Evit profita eus ar gouel bac an exempl a sant Ian, e tleomp eta, evel a lavare, prepari an hent d'hon Autrou Jesus-Christ da ober he zonediguez a c'hraç en hon eneou dre voyen ur gonfession hac ur gommunion vad, o lacat hor poan d'en em gorrija eus hor goall accustumançou, ispicial eus ar pec'hejou control d'ar burete, ouz pe re en devoa sant Ian un

horrol bras o veza ganet er burete, hac o cundui ur vuez pur evel un Æl en desert, hac o veza bet erfin lequeet d'ar maro evit snnien ar burete. Rac evel ma reprenas hardimant ar roue Herodes eus ar vuez impur a gundue gant ul laon fall a voa en he guerz, e oe dibennet abalamour da se. Hor besit ivez eta un horrol bras oux an impurete, hac sur souci particulier da gonservi ar burete, pa gouste deomp hor buez memes, o lavaret, pa vezint tentet enep ar vertuz-ma : *Autrou sant Ian, ma sicourit* ; rac ur c'hredit bras en deveus ar sant ma dirac Doue.

## INSTRUCTION EVIT GOUEL PER HA PAUL.

Hirio hon eus ar gouel bras eus an ebestel eürus sant Per ha sant Paul, abalamour ma oent lequet d'ar maro er memes deiz-ma, pehini eo an navet-varnuguent a Vezeven.

Sant Per a voa bet ur pesquetaër paour, hac a voe choaset gant hor Salver da veza he viquel var an douar hac ar pen eus an Ilis universel, ha da rei dezan an alc'hueziou a rouantelez an eê ; ar pez a zisquez deomp peguement e car hor Salver an humilite hac ar simplicite, pa en deus fontet an Ilis var sant Per pehini a voa eus a ur gondition quen isel. Sant Per eta eo bet ar c'henta viquel da Jesus-Christ hac ar c'henta pab en Rom, eleac'h ma oe crucifiet, he ben da isela, ha he dreid da buela, evel ma her goulennas dre humilite, oc'h en estimout indin da veza crucifiet er fæçon-ma oe crucifiet he vestr quer hor Salver.

Sant Paul a voa bet er gommançamant un enebour hac ur persecuteur bras d'ar gristenien ; mæs adal ma oe convertisset, e prezegas an Aviel gant ar c'hourajus-sa ha gant ar muia souffrançou en peb bro, hac er fin e eo dibennet en Rom d'ar memes bloaz ha d'ar memes deiz ma oe crucifiet sant Per

er memes kear. He hen goude ma oe touc'het divar he c'houzoug, a reaa tri lam, hac en andrejou ma reas an tri lam-se, a savaa neuse souden teir sourcen-feuteun pere a veler c'hoas hema eon.

An daou abostol-ma'ta ho deveua fontet ha siellet gant ho goad an Ilis santel a Rom pehini en ar vam hac ar vestres eus a guement Ilis a so dre'r bed, pere ne d'int oll nemet ur memes Ilis ganthi dindan ar memes pen, pehini ê hon tad santel ar pab successeur da aant Per ha viquel da Jesus-Christ var an douar. Ac'hano eo e c'halver apostolic ha romen an Ilis universel; en hevelep fæçon ma rencomp beza en union gant ar pab ha gant an ilis a Rom evit beza er guir Ilis; anes, ne vemp nemet heretiquet pe c'hismatiquet.

D'ar gouel-ma e reer ur solennite vraa partout dre ar gristenez, ha particulieramant er rouantelezma, evit trugarecaat Doue eus ar feiz hon eus recevet dre voyen an daou abostol-ma; rac sant Per a zigaças predicatoret en Franç. Evelse ive an darnvuia eus hon ilisou-parres a so dediet en enor da aant Per, pehini eo ar patron anezo; ha sant Paul, a lavarer, a dremenas he-unan dre Franç eleac'h ma lesas lod eus he zisquibien. Ahalamour da-se ivez e reer un tân a joa d'ar gouel-ma coula ha da vouel Iann, en anaoudeguez-vad eus ar feiz hon eus recevet digant an daou abostol-man, hac evit en em rejouissa spirituelamant eus ar c'hloar vras ho deveus en eê.

Evit enori ar gouel-ma'ta, ouspen ma renquer lacat evez na zeûet d'he profani dre an dansou, ar mezvintiou hac an divertissamanchou dissolit p'evit re eus bet couezet a veichall punition bras var nep ho grea, e tleomp gant ur gousciang pur ha neat a pec'het marvel iun an deiz diaguent, asaista devotamant er servij divin, ha sacramanti, mar guellomp, er gouel braa-ma, o pidi sant Per ha sant Paul da zifen ato an Ilis romen diouz ar chismou

mou hac an heresiou, da obteni digant Doue conversion an huguenotet, hac ar c'hraç deomp da gaout esquibien ha beleien vad, evit hor meinteni er feiz hac en doctrin christen pehini ho deveus desquet deomp divar goust ho buez, ha da imita ar feiz gre, ar fermete hac an devotion p'eveus a re ho deveus roet deomp an exempl; hac erfin derc'hel un devotion particulier dezo, evit ma obtenint deomp ar remission eus hor pec'hejou, ha ma hon assistint en heur ar maro: en intantion-ma e c'hallimp bep mintin ha bemnoz lavaret devot ar *Confiteor* dre pehini en em recommander particulieramant d'an ebestel eürus sant Per ha sant Paul, pe re eo porzerien ar baradoz.

## INSTRUCTION EVIT GOUEL

### *An Assomption eus ar Verc'hes Mam Doue.*

ER pemzecvet devez a vis Eost e celebr an Ilis gouel an Assomption eus ar Verc'hes. Ar guerman Assomption a sinifi diguemer, abalamour ma oe ar Verc'hez Vari goude he maro diguemeret ha recevet en eê, ha curunet gant Doue rouanes d'an Ælez ha d'an dud da guenver an deiz hirio; en hevelep fæçon ma reer en deiz bras-ma ti gouel en unan d'ar Verc'hes: ar gouel eus he zremevan eüs ar vuez-ma d'ar vuez eternel, ar gouel eus he diguemer hac he antre triomphant en eê, hac ar gouel eus he c'hurunamant er c'hloar; ha rac-se brassa gouel a solennis an Ilis hed ar bloaz d'ar Verc'hes, eo he-ma.

Pa varvas ar Verc'hes, e lavarer penaus edo er guer a Jerusalem o chom en ti sant Marc, eleac'h ma creder ec'h institus hor Salver ar sacramant adorabl, hac e tisquennas ar Speret Santel d'ar Pantecost var an ebestel. Avertisset oe gant un Æl eus he maro, hac exceptet sant Thomas, en em gafas an oll ebestel hac an darn vuia eus an dud apostolic var ho

maro, peguement-bennac ma oant pell-bras dinuthi : sant Denes Areopagit oe unan eus an dud apostolicma, evel ma en deveus-en leset he-unan dre scrit. Gonde ma e devoa ar Verc'hes eta testamentet he dilladigou paour da blac'het devot, ha roet he benediction d'an oll assistantet, e rentas he ene gant douçder ha gant carantez da Zoue, hep poan ebet, evel pa falvize dezi cousquet. Hor Salver a zeuas nense d'he diguemeret evit he c'hundui d'ar barados en compagnunez un infinite a Ælez pere a oe clevet o cana, pa oe douguet he c'horf d'ar bez. An dradition a laca penaus da ben tri dez goude, e ressuscitas evit mont corf hac ene da jouissa eus ar c'hloar, eleac'h ma oe placet gant an tri ferson eus an Dreindet var an tron huela dreist an oll re eürus, ha curunet rouanes an eê hac an douar. Rac sant Ian Damascen a scrif oa ur santimant comun etouez an tadou santel penaus sant Thomas o veza erruet tri dez goude he enterramant, hac o veza desiret guelet he c'horf sacr, e tigoras an ebestel ar bez evit ar sujetse, ha n'er c'hefsont quet ebars : ar pez a roas dezo da gridi penaus oa ressuscitet ha pignet en eê corf hac ene, evel ma er c'hredomp oll ive communamant evit cals a ræsonou pere so fontet mad.

Ar pez a dleomp da gonsideri er gouel bras-ma principalamant, eo ma e bet exaltet ha glorifiet ar Verc'hes diouz-ma e bet ive en em humiliet. Exaltet ha glorifiet eo dreist ar c'heuriou eus an oll Ælez, evel a gan an Ilis hirio, abalamour ma e bet an humpla hac ar barfeta eus an oll grouadurien. Evelse ive e teu an Ilis da renta dezi ur c'hult hac un enor pehini ne aparchant nemet outi evel Mam da Zoue. Instituet e deus seiz gouel principal er bloaz (hepquen ar goueliou all pere ne d'int quet quen notabl), evit he enori ; ouspen ma e deveus destinet un devez er sizun, pebini eo ar sadorn, en memor anezi, ha ma recit en fio peb-unan eus he ofiçou divin bemdez un antiphonen pe ur c'hantic en meuleudi de-

zi. Nac a bet ilis hac a chapel a so consacret ha dediet en he hano hi? Hac en so templ ebet so-quen a guement na ve un anter bennac ehars en enor d'ar Verc'hes.

Dre guement-se oll e ten an Ilis d'hon exorti, ha particulieramant er gouel bras-ma, d'en em edressi d'ar Verc'hes gant ur fiziang hac un devotion ar vrassa oc'h en em lacat dindan he frotection. Abalsmour da-se e reer partout dre Franç ur procession solennel en deiz-ma eus he Assomption, evit satisfia d'ar vœn a reas ar roue Loïs XIII, pehini, gant un devotion dreist ordinal en andret ar Verc'hes, en em vouestlas dezi, o lacat he vugale hac he oll rouanteles dindan he frotection, hac e pedas humblamant an oll breladet a Franç da ordren ma vize great partout dre ho escoptiou ar procession general-ma en enor d'ar Verc'hes bep bloaz; ar pez so bet renouvelet gant Loïs XIV ha Loïs XV diveza maro. Ha racse hon eus un obligation particulier da assista oll gant un devotion hac ur vodesti bras er procession-ma.

Hoguen evit meritout ar brotection eus ar Verc'hes, e tleomp lacat hor poan da imita he vertuziou principal, evel ma'z eo, da guenta, he humilite, oc'h en em estimout nebeutoc'h eguet ar reall, hac hep dont d'en em excus en hor fautou; d'an eil, he furete a galon, oc'h en em breservi diouz ar pec'het marvel ha diouz an affection memes d'ar pec'het veniel; d'an trede; he furete a gorf, oc'h en em gonservi ervad diouz ar pec'hejou control d'ar chastete, quen dre sonj, quen dre goms, quen dre action, hac o tec'het pell diouz an occasionou anezo; d'ar pevare, he faourentez, o tisprisout ar brasderiou, hac ar madou eus ar bed-ma hac o caret ar beorien, hac erfin he abandon da brovidanç Doue, oc'h en em resina d'he volontez hep en em chagrina, nac en em impatianti en hon adversiteou. Mar d'och devot d'ar Verc'hes, ne deus quet izom d'hoc'h avertissa da iun derc'hent ar gouel - ma, ha da dostaat enna ouz ar sacramanchou gant un devotion vad.

## INSTRUCTION EVIT GOUEL AN NATIVITE

### *Eus ar Verc'hes Vari mam da Zoue.*

EN eizvet devez a vis Guengolo e celebr an Ilis ar gouel eus an nativite pe a c'hinivelez ar Verc'hes Vari, da lavaret eo, an deiz ma oe ganet miraculusamant pur ha neat a bec'het, eus a sant Joachim hac a santes Anna, pere oa he zad hac he mam, hac a voa eus a lignez ar roue David, peguen paour bennac ha peguen disterbennac oant er bed. Eet oant emeas a oad da gaout bugale; rac hor Salver ne de quet en em gontantet da choas epquen ur vam guerc'h, salveset e bet dezan ouspen e sortize he vam eus a zaou zen oajet, pe en re e vize maro an inclination da blijadurez ar c'hic, evit ma vize ar conception hac an nativite eus ar Verc'hes he Vam quent un œuvr eus ar c'hraç eguet eus an natur. Dre ar vertuz vras hac ar santelez eus ho buez e veritas sant Joachim ha santes Anna beza tad ha mam d'ar Verc'hes; rac ret eo e ve excellant ur vezen, evit douguen ur froez excellant ivez. Ar pez a zisquez d'an tadou ha d'ar mamou penaus, mar fell dezo e roe Doue dezo bugale vad, e tleont beva ervad ivez ho-unan.

An Ilis a zeu da solennisa ar gouel-ma eus a nativite ar Verc'hes, da guenta, evit enori ar Verc'hes en he antre pur hac eürus er bed-ma; ha d'an eil, evit trugarecat Doue d'he beza digacet er bed evel ur verelaouen hac ur goulaoui-deiz d'hon rejouissa. Rac evel m'az eo ur goulaoui deiz ar fin eus an nôz hac ar gommançamant eus an deiz caër, ar Verc'hes ivez eo bet ar fin eus hon tristidiguez hac ar gommançamant eus hor joa; hac evel ma teu ar verelaouen araoc an heol, eo bet deut ive ar Verc'hes araoc an heol a justiç hor Salver, pehini a dlie chasseal an devalijen eus ar pec'het divarnomp, hac hon dilivra diouz an nôz eus ar maro eternel. Quement-se

so represantet en antiphonen a gan an Ilis birio d'ar *Magnificat*, pehini a gueffot en mis Guengolo, en renq oræsonou ar goueliou.

Intantion an Ilis er gouel-ma eo ma teuemp da enori ha da imita ar santelez eus ar Verc'hes, o lacat hor poan, evelthi, d'en em renta dîn da receo Jesus-Christ ennomp, o veva da viana exant a bec'het marvel, evel ma e deveus-hi bevet exant a hec'het veniel, o cundui ur vuez paour hac humbl, ba cuzet ouz ar hed, hac occupet ato en Doue hac en devotion. Erguis-se ivez e tleomp tec'het diouz an antreteniou inutil eus ar bed, sevel alies hor speret hac hor c'halon etrese Doue, hac en em occupi ato en hon dever hac en hor servij hervez hon c'hondition. Mæs ar pez a so da veza remerquet muia er aantelez eus he buez, eo ar bromessa pehini a reas da Zoue ar grouadurezic vian da viret epad he buez he virjinite; ar pez eus a dra ne oe guelet biscoas exempl ebet bete neuse, evel ma hen remerq an oll tadou ancien. Mar fell deoc'h eta en em renta agreabl d'ar Verc'hes, e renquit dreist peb tra caret ar burete, ha tec'het gant un horrol bras diouz quement a ve caus deoc'h da goll ar vertuz-se.

---

## EVIT GOUEL AR CONCEPTION

### *Eus ar Verc'hes, en eizvet devez a vis Querzu.*

AN instruction diaraoc a ell servijout ivez evit ar gouel-ma eus a Gonception ar Verc'hes, en pehini e teu an Ilis da enori ar momet quenta eus he buez, ma voe concevet en cof he mam, exant a bec'het original, gant pehini e vez concevet ar vugale all oll. Ac'bano eo n'e deveus bet biscoaz var Verc'hes santel an distera inclination d'an droug; rac ar c'hrisien eus an inclination maleürus-se, eo ar pec'het original. Speret an Ilis eta er gouel-ma eo enori ar momet quenta-se a santification ar Verc'hes

mam da Zoue, ha trugarecaat Doue da veza roet d'ar bed an hini pe veus a lini eo bet ganet Jesus, evel a lavar an aviel hirio; hac evit quement-se e tleomp en em burifia ive diouz hor pec'hejou actuel, o tostaat ouz ar sacramanchou gant ur guir disposition, ha quemeret hirio ar resolution da zerc'hel un devotion particulier d'ar Verc'hes er fæçon-ma e tisquezet diaraoc, eleac'h ma treter eus an devotionma varlerc'h an exerciç evit ar gommunion.

Evit ar sænt-all, quen ebestel hac evangelistet, quen merzerien ha confessoret, quen guerc'heset hac intanveset, e queffot ro-ma varlerc'h un instruction evit peb seurt anezo ivez araoc ar gousperou, ouspen an instruction a so roet diaraoc evit an devotion d'ar sænt, hac an instruction-all evit ar sulion hac ar gouelion en general, pere a ellot da len var guement-se. Chetu ama en pros Ofiç bras ar Verc'hes: rac he Ofiç bian, pehini eo an Ofiç eus he hano hac he c'hurunen, a so lequeet en commançamant an heurion-ma en guers.

---



# OFIÇ BRAS AR VERC'HES

## EPAD AR BLOAZ,

*Hac a so cant devez a induljançou bep veich oc'h he lavaret en stad-vad. Da goueliou ar Verc'hes e ve lavaret an tri Nocturn oll ; mæs d'an deiziou-all ne ve lavaret nemet unan a bep-hini anezo d'an deiziou-ma ê merquet ama varlerc'h.*

---

## EVIT MATINESOU.

*Me ho salud, Mari, etc.* Ave, Maria, etc. Domine, labia, etc. Deus, in adjutorium, etc., *gant an Invitation hac ar* Venite, exultemus Domino, *pere a gueffot het-a-hed en Ofiç an hano a Vari en commançamant an heuriou-ma ; ha rac-se n'ho lequeer quet ama.*

*An Hymn, var an ton latin.*

EN cof Mari eo het closet
An hini en deveus crouet
An eê, ar mor hac an douar,
Hac ho gouarn evit he c'hloar.
Cof ur plac'hic a c'hraç carguet
A zougas nep so servijet

QUem terra, pontus, sydera colunt, adorant, prædicant, trinam regentem machinam, claustrum Mariæ bajulat.

Cui luna, sol et omnia deserviunt per tempora, perfusa cœli gratiâ, gestant puellæ viscera.

Beata Mater, munere cujus supernus artifex, mundum pugillo continens, ventris sub arcâ clausus est.

Beata cœli nuntio, fecunda Sancto Spiritu, desideratus gentibus cujus per alvum fusus est.

Gant an heol, al loar ha peb tra
Diouz an amser merquet ganta.
Eürus entraillou ar Vam guer
Ma lojas enno ar C'hrouer,
En dorn pîni eo dastumet
Eguis ur volod an oll bed.
Eürus nep ma'z ê sortiet
Eus he c'hreis Redamtor ar bed,
Concevet dre'r Speret Santel
Hac annoncet gant un Arc'hel.
D'ec'h hu hon Autrou benniguet
So gant ur Verc'hes bet ganet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel.
Evellen bezet grêt.

Gloria tibi, Domine, qui natus est de Virgine, cum Patre et Sancto Spiritu, in sempiterna sæcula. Amen.

*Ne vez lavaret bemdez nemet unan eus an tri* Nocturn *a so ama brema: hoguen couscoude da sul ha da goueliou ar Verc'hes e c'hellot, mar quirit, lavaret an tri* Nocturn *oll; mæs pe c'houi ho lavaro ho tri, pe c'houi ne leverrot nemet unan, e leverrot ato ive* Laudes *varlerc'h, pe diouz tu, pe d'ho commodite.*

---

## AR C'HENTA NOCTURN.

*An tri Salm eus an Nocturn quenta-ma a vez lavaret da Sul, da Lun ha da Iaou, gant Laudes.*

*Ant.* Benedicta tu. *Antif.* Benniguet oc'h.

### *Psalm* 8.

DOmine, Dominus noster: quàm admirabile est nomen tuum in universâ terrâ.

AUtrou, hor mestr souveren, peguen admirabl ê hoc'h hano-hu en quement leac'h so var an douar?

Peguen huel bennac eo an êvou

aziouz omp, ho cloar hac ho crandeur a so infinimant hueloc'h.

C'houi hoc'h eus ternet ur veuleudi excellant a c'henou ar vugale, bete so-quen a c'henou ar re so var ar vron, en mez hac en confusion d'hoc'h adversourien, evit distruji ho deissinou vanjançus.

Pa sellan ouz an ê, an ouvraij caër-se eus ho taouarn : pa gonsideran al loar hac ar steret pere hoc'h eus grêt quer stabil, e lavaran :

Petra eo an den, ma hoc'h eus-hu memor anezan; na petra eo map an den, ma, teud-hu d'he visita ?

Ne fell nemeur n'hoc'h eus hen rentet henvalouz an Ælez, curunet hoc'h eus hen a c'hloar hac a enor, hac hoc'h eus hen etablisset aziouc'h an traou-all pere hoc'h eus crouet.

Peb tra hoc'h eus lequeet dindan he dreit; an dênvet, an oll anevalet, ha quement seurt loan a so var an douar.

Rentet hoc'h eus en mestr var al loucet eus an ear, ha var ar pesquet eus ar mor, pere so-oc'h en em bourmen dre an douar.

Autrou Doue, hor mestr souveren, peguen admirabl eo ar c'hloar eus hoc'h hano dre ar bed universel.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel. Ar c'hloar a ïoa a viscoaz ra vezo brema ive

Quoniam elevata est magnificentia tua : super cœlos.

Ex ore infantium et lactentium perfecisti laudem propter inimicos tuos : ut destruas inimicum et ultorem.

Quoniam videbo cœlos tuos, opera digitorum tuorum : lunam et stellas quæ tu fundâsti.

Quid est homo, quòd memor es ejus ? Aut filius hominis, quoniam visitas eum ?

Minuisti eum paulò minùs ab Angelis, gloriâ et honore coronâsti eum : et constituisti eum super opera manuum tuarum.

Omnia subjecisti sub pedibus ejus, oves et boves universas : insuper et pecora campi.

Volucres cœli et pisces maris : qui perambulant semitas maris.

Domine, Dominus noster : quàm admirabile est no-

| | |
|---|---|
| men toom in universa terra. | ha bepret, hac epad an eternita, d'an tri ferson eus an Draindet. |
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. | Evellen bezet grêt. |

Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. Amen.

| | |
|---|---|
| *Ant.* Benedicta tu in mulieribus, et benedictus fructus ventris tui. | *Ant.* Benniguet oc'h dreist an oll merc'hed, ha benniguet eo ar froez eus ho cof. |
| *Ant.* Sicut myrrha. | *Ant.* Evel ar myrrh. |

### *Psalm.* 18.

| | |
|---|---|
| CŒli enarrant gloriam Dei : et opera manuum ejus annuntiat firmamentum. | AN evon a zen da zisclaria gloar Doua ; hac ar firmamant a zisquez deomp eo an ouvraij eus he zeouarn. |
| Dies diei eructat varbum : et nox nocti indicat scientiam. | An eil devez a zesq d'eguile meuli Doua, hac an eil nosvez hen desq ive d'he ben. |
| Non sunt loquelæ neque sermones : quorum non audiantur voces eorum. | Na deus a nep seurt pobl, pe seurt langaij bennac a gomsont, na ententont ar veuleudi-se a ro da Zoue an traou en deus crouet. |
| In omnem terram exivit sonus eorum : et in fines orbis terræ verba eorum. | Ar vaoues hac an trous anezo a ia dre ar bed universel ; hac au quement corn so var an douar ec'h ententer ho c'homsou. |
| In sole posuit tabernaculum suum : et ipse tanquàm sponsus procedens da thalamo suo. | Maes en heol principalamant en em zisquez Doue deomp, evel pa en deffe lequeet he zemeuranç enna. |
| | Hac an heol-se o sortial evel ur pried nevez aus he gampr a eured, a so quer pront hac urgeant bep mintin da redec en ha hent. |
| Exultavit ut gi- | Sortial a ra aus a ur c'hostez |

an eê, hac ec'h erru betec ar c'hostez all, hep e teue nicun da guzet ouz he domder.

Lesen Doue, pehini so ive pur eguia an heol, a gonvertia an eneou; he gomsou a so fidel, hac a rent fur an dudigou aimpl.

An ordrenançou a lesen Doue a so just hac a rejouis calonou he servijerien; gourc'hemennou Doue so leun a sclerijen, hac a zeu da scleraat hon daoulagad.

Doujanç Doue a so santel, hac a bado bepret; jujamanchou Doue e so guirion hac a zeu d'en em justifia enno ho-unan.

Mui int da veza desiret, eguet calsa aour hac a berles: douçoc'h int eguet ar mel an dilicata.

An esperianç en ro d'in da anaout, va Doue, pa viran ho courc'hemennou, rac ur satisfaction vras a gafan ouz ho miret.

Hoguen allaa! piou a oar hac ho mir erfad, nac a ene he bec'hejou? Ha rac-se, va Doue, ho pedan d'am netaat diouz ar re so cuzet ouzin, ha d'am pardoni eus ar re ma ven bet caus da re all da gommeti.

Mirit na zomino quet ar pec'hejou varnon, evit ma vezin divlam, ha ma tiouallin ouz ar c'hrimou braasa,

Neuse vezo agreabl deoc'h ar pedennou hac ar veuleudi eus va guenou; hac e vez preeant ato

gas ad currendam viam: à summo cœlo egressio ejus.

Et occursus ejus usquè ad summum ejus: nec est qui se abscondat à calore ejus.

Lex Domini immaculata, convertens animas: testimonium Domini fidele, sapientiam præstans parvulis.

Justitiæ Domini rectæ, lætificantes corda: præceptum Domini lucidum, illuminans oculos.

Timor Domini sanctus, permanens in sæculum sæculi: judicia Domini vera, justificata in aemetiptisa.

Desiderabilia auper aurum et lapidem pretiosum multùm: et dulciora super mel et favum.

Etenim servus tuus custodit ea: in custodiendis illis retributio multa.

Delicta quis intelligit? Ab occultis meis munda me, et ab alie-

| | |
|---|---|
| nis parce servo tuo. | dirazoc'h ar veditation eus va c'halon. |
| Si meî non fuerint dominati, tunc immaculatus ero : et emundabor à delicto maximo. | O va Autrou, c'houi eo a zeu en pep izom d'am sicour ha d'am dilivra. |
| Et erunt ut com- | Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, etc. |

placeant eloquia oris mei : et meditatio cordis mei in conspectu tuo semper.

Domine, adjutor meus : et redemptor meus.

Gloria Patri, etc.

| | |
|---|---|
| *Ant.* Sicut myrrha electa odorem dedisti suavitatis, sancta Dei Genitrix. | *Antif.* Evel ar myrrh ar preciussa hoc'h eus roet ur c'houez douç ha dilicat, Mari santel da Zoue. |
| *Ant.* Antè thorum. | *Antif.* Dirac ar guele sacr. |

*Psalm.* 23.

| | |
|---|---|
| DOmini est terra et plenitudo ejus : orbis terrarum, et universi qui habitant in eo. | D'An Autrou Doue eo an douar ha quement a so comprenet ebarz : dezan eo ar bed-man, ha quement so enna o chom. |
| Quia ipse super maria fundavit eum : et super flumina præparavit eum. | Rac en o croui an douar, en deveus hi preparet deomp da zemeuranç, oc'h he zevel a-ziouc'h ar mor ha drist ar rivierou. |
| Quis ascendet in montem Domini? Aut quis stabit in loco sancto ejus? | Pa'z eo an Autrou Doue'ta quer bras mestr, piou a vezo dîn da bignat var ar menez, eleac'h ma chom, ha d'en em bresanti dirazan en he zemeuranç santel. |
| Innocens manibus et mundo corde : qui non accepit in vano animam | Hen-nez vezo pehini so dinoas a zaouarn ha pur a galon, hac a ra un usaij mad eus ar vuez en deveus recever diganta, ha ne dou quet en faus evit trompla he nessa. |

Hen-nez

Hen-nez a recevo benediction an Autrou, hac a obteno trugarez digant Doue he Salver.

Ar seurt-ma eo ar re so bugale da Zoue, oc'h he glasq hac o tenirout ar gouel eus he visaij divin.

Princet an eê, digorit ho perzier; en em ledanit, perzier eternel, evit ma antreo ar roue a c'hloar dreizoe'h.

Piou eo ar roue-se a c'hloar? An Autrou eo pehini so cre ha puissant meurbet: an Autrou-se eo pehini so oll-galloudus er bresel.

Digorit eta ho perzier, princet celestiel, hac en em digorit franc, perzier eternel evit rei antre d'ar roue ar c'hloar.

Mæs ur veich c'hoas, piou eo ar roue-se a c'hloar? An Autrou bras Doue an armeou, hen-nez eo ar roue a c'hloar.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel, etc.

*Antif.* Dirac ar guele sacr eus ar Verc'hes ma canit deomp alies canticou douç evit ha meuli.

℣. Ar c'hraç a so squillet var ho musellou, Guerc'hes Vari.

℟. Evelse en deus roet Doue deoc'h he venediction evit un eternite.

Hon Tad pehini so an eê, etc.

℣. Ha na bermetit quet e couezemp en tentation.

℟. Hoguen hon dilivrit a zrong.

suam, nec juravit in dolo proximo suo.

Hic accipiet benedictionem à Domino: et misericordiam à Deo salutari suo.

Hæc est generatio quærentium eum: quærentium faciem Dei Jacob.

Attollite portas, principes, vestras, et elevamini, portæ æternales: et introibit rex gloriæ.

Quis est iste rex gloriæ? Dominus fortis et potens: Dominus potens in prælio.

Attollite portas, principes, vestras, et elevamini, portæ æternales: et introibit rex gloriæ.

Quis est iste rex gloriæ? Dominus virtutum ipse est rex gloriæ.

Gloria Patri, etc.

*Ant.* Antè thorum hujus Virginis frequentate nobis dulcia cantica dramatis.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis.

℟. Propterè benedixit te Deus in æternum.

Pater noster, etc.

℣. Et ne nos inducas in tentationem.

℟. Sed libera nos à malo.

*Absolution*. Precibus et meritis.

*Absolution.*

Dre bedennou ha meritou, etc.

*Ar rest eus an absolution-ma, gant an teir guentel hac an tri respont pere a vezo propr d'an amserma viot enni, a guessot ama varlerc'h en fin an trede Nocturn.*

---

### AN EIL NOCTURN.

*An tri Salm eus an eil Nocturn-ma a vez lavaret da Veurz ha da Vener, ha Laudes goude-se ive.*

*Ant.* Specie tuâ. *Ant.* O veza quer caër.

*Psalm. 44.*

ERuctavit cor meum verbum bonum : dico ego opera mea regi.

Lingua mea calamus scribæ : velociter scribentis.

Speciosus formâ præ filiis hominum, diffusa est gratia in labiis tuis : propterea benedixit te Deus in æternum.

Accingere gladio tuo super femur tuum : potentissime.

Specie tuâ et pulchritudine tuâ : intende, prosperè procede et regna.

UR goms vad am eus concevet em c'halon : offr a ran va œuvrou da rone an oll rouanez.

Evit be veull e servijo d'in va seod, evel ur bluen en dorn an hini a scrif buan.

C'houi, va Salver, eo ar c'haëra dreist an oll dud : ar c'hraç a so squillet en abondanç var ho musellon, dre ma hoc'h eus recevet ar venediction eternel e Zoue ho Tad.

Quemerit ho cleze'ta oor ho costes, c'houi pehini eo ar puissant.

Implijit ho majeste hac ho quenet evel un arm bantet enep hoc'h adversourien : avancit gant prosperite da c'hounit ar victoar varnezo, hac etablissit ho rouantelez.

Ren a reot dre ar virionez, ha dre an dousder hac ar justiç : ha chetu da betra ho cunduo ar hurzudou admirabl a raï ho torn deou.

Ho pirou a so quel lemm, ma treussint calonou hoc'h adversourien, hac e couezo ar bobl dindan ho puissanç, oc'h en em snumeti deoc'h.

Ho tron, va Doue, a vezo ferm eternelamant : ar vas royal pe gant hini e c'houarnot ho sujedet, a vezo ur vaz just hac eun.

Rac c'houi hoc'h eus atocáret ar pez so just, ha casseet ar pez so injust ; hac evelse, va Salver, en deveus Doue ho Tad communiquet deoc'h an eol a zousder hac a joa, dreist quement a dle beza participant eus hoc'h eürusdet.

Ho cuiscamanchou hac ho palesiou a olifant a laosq ur c'houez dilicat evel ar myrrh, hac an ambr ; hac an aloes, eus a bere oc'h bet regalet gant merc'het ar rouanez en ho cloar.

An tu deou deoc'h en em zalc'h ar rouanez gant un habit alaouret, hac hi ornet tro-var-dro en naouspet-fæçon.

Selaouit, va merc'h, digorit ho taoulagat ha prestit ho tiouscouarn : ancounec'haït tud ho pro ha ti ho tad.

Hac en em rentot quen sgreabl dirac ar roue bras, ma ho caro : rac hen memes eo an Autro ho Doue, pehini a vezo adoret gant an oll.

Propter veritatem et mansuetudinem, et justitiam : et deducet te mirabiliter dextera tua.

Sagittæ tuæ acutæ, populi sub te cadent : in corda inimicorum regis.

Sedes tua, Deus, in sæculum sæculi : virga directionis, virga regni tui.

Dilexisti justitiam et odisti iniquitatem : propterea unxit te Deus, Deus tuus, oleo lætitiæ præ consortibus tuis.

Myrrha, et gutta, et casia à vestimentis tuis, à domibus eburneis : ex quibus delectaverunt te filiæ regum in honore tuo.

Astitit regina à dextris tuis in vestitu deaurato : circumdata varietate.

Audi, filia, et vide, et inclina aurem tuam : et obliviscere populum tuum, et domum patris tui.

Et concupiscet rex decorem tuum :

quoniam ipse est Dominus Deus tuus, et adorabunt eum.

Et filiæ Tyri in muneribus : vultum tuum deprecabuntur omnes divites plebis.

Omnis gloria ejus filiæ regis ad intùs in fimbriis aureis : circumamicta varietatibus.

Adducentur regi virgines post eam : proximæ ejus afferentur tibi.

Afferentur in lætitiâ et exultatione : adducentur in templum regis.

Pro patribus tuis nati sunt tibi filii : constitues eos principes super omnem terram.

Memores erunt nominis tui : in omni generatione et generationem.

Propterea populi confitebuntur tibi in æternum : et in sæculum sæculi.

Gloria Patri , et Filio , et Spiritui Sancto.

Dont a raï merc'hed Tyr (an eneou infidel) da offr deoc'h presanton , oc'h en em gonvertissa : ne vezo quet epqnen ar bobl , mæs c'hoas ar re binvidiea eus ho zouez en em recommando deoc'h hac en em lacaï dindan ho protection.

Peguer brillant bennac eo ar verc'h-ma d'ar roue gant he saë bordet a aour , ha gant naouspet seurt ornamanchou pere so var he zro ; he oll c'hloar a zeu dezi couscoude eus he guenet interieur.

Cals a verc'hezet a vezo digacet deoc'h var he lerc'h , roue a c'hloar : cals a eneou pur henvel outi a vezo presantet deoc'h ive.

Presantet veziot deoc'h gant ur joa ha gant ur rejouissanç vras : cunduet vezint da veza consacret deoc'h en ho templ , roue souveren.

Eleac'h ho tadou ancien e deus ganet deoc'h cals a vugale : hac ec'h etablissot anezo partout var an douar da c'hnuarn ar gristenez.

Memor ho devezo eus hoc'h hano a raç e raç da bep amser.

Hac evelse e lacaïnt ar bobl da renta deoc'h meuleudi ha gloar eternelamant.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map , ha d'ar Speret Santel. Ra vezo ar c'hloar-se ar memes brema ha bepret, hac epad an eternite ,

evel ma voa er gommançamant, hac a viscoas. Evellen bezet gret.

*Antif.* O veza quer caër ha quen agreabl da Zoue, Guerc'hes, e prosperrot hac e regnot en despet d'hoc'h adversourien.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. Amen.

*Ant.* Specie tuâ et pulchritudine tuâ, intende, prosperè procede et regna.

*Antif.* Doue a sicouroan Ilis. *Ant.* Adjuvabit eam.

## Psalm. 45.

HOn Doue eo hon refuj hac hon nerz, pehini a zeu d'hor sicour en afflictionou bras a so erruet gueneomp.

Abalamour da-se ne spontimp quet, pa zeue an douar da grena ha da horjella, hac ar menesiou da veza strinqueten gouelet ar mor.

Pa zeufe ar mor ive da sevel he vouagou gant un trous terrubl aziouc'h hor penn, ha da ziscar memes ar reier, en he fulor hac en he gourrouç, n'hor bezo aon ebet.

Rac ur rivier a c'hraçou hon rejouis en kear an Autrou Doue, pehini eo an Ilis santifiet ganta evit he zemeuranç.

Doue so gueneomp ato en he c'hreis, evit he derc'hel ferm, hac a vezo vigilant d'he difenmintin c'houlou.

He adversourien so bet estonet oc'h he guelet o prosperi, hac a rouantelezIou so en em

DEus noster, refugium et virtus: adjutor in tribulationibus quæ invenerunt nos nimìs.

Propterea non timebimus, dùm turbabitur terra: et transferentur montes in cor maris.

Sonuerunt et turbatæ sunt aquæ eorum: conturbati sunt montes in fortitudine ejus.

Fluminis impetus lætificat civitatem Dei: sanctificavit tabernaculum suum Altissimus.

Deus in medio ejus, non commovebitur: adjuvabit eam Deus manè diluculò.

Conturbatæ sunt

gentes et inclinata sunt regoa : dedit vocem suam, mota est terra.

Domious virtutum nobiscum : susceptor noster Deus Jacob.

Venite et videte opera Domini, quæ posuit prodigia super terram : auferens bella usquè ad finem terræ.

Arcum eonteret et confringet arma : et seuta eomburet igni.

Vacate et videte quoniam ego sum Deus : exaltabor in gentibus, et exaltabor in terrâ.

Dominus virtutum nobiscum : susceptor noster Deus Jacob.

Gloria Patri, etc

Sicut erat, etc.

*Ant.* Adjuvabit eam Deus vultu suo : Deus in medio ejus : non eammovebitur.

*Ant.* Sicut lætantium.

soumetet dindan he lesen : Doue so en em discleriet eviti, hac eo het souezet ar bed oll gant quement-se.

Er guear-ma ema an Autrou oll-galloudos gueneomp : em'omp enni dindsu protection ar guir Doue.

Dsut ha considerit œuvrou Doue, ar hurzudou eo deveusgrêt var an douar en faver he Ilis : chasset en deveus ar bresel diouti betec ar penu pella eus ar bed.

En a dorro hac a vrusuno armou hon adversourieu, hac hostrinco en tân da zevi.

Choumit en peoc'h, emezan deomp, ha guelit erfat eo meho Toue : me a vezo exaltes etoues an nationou-pobl, hac a vezo glorifiet partout var an douar.

An Autrou braz eta so gueneomp en Ilis catholic; em'omp enni dindsu protection ar guir Doue.

Gloar d'an Tad, etc.

*Antif.* Doue a sicouro an Ilis gant he sellou favorabl : Doue so en he c'hreis, hac evelse e chommo ferm ha stabil ato.

*Antif.* Leun eo a joa.

*Psalm.* 86.

FUndamenta ejus in montibus

AR kear a Sion pehini eo an Ilis : a so fontet var ar me-

neziou santel; Doue e gar he ferzier dreist an oll demeurançou eus ar bobl.

Traou caër ha glorius a so lavaret ac'hanoc'h-hu, ker Done.

Me am bezo memor, eme Zoue, a Rahab hac a Vabilon: ar bobl-se a zeuiô d'am anaout ha d'am enori er guer santel-ma.

Guelet vezo an estranjourien, an Tyrianet hac an Æthiopianet, oc'h en em gaout enni d'am servija.

Ha ne vezo quet lavaret evit Sion: penaus na baoues an niver eus be habitantet o crisqui, hac eo ar mestr bras he-unan eo deveus hi fontet?

Ne deus namet an Autrou Doue a guement a allo discrifa ar cantite a bobl hac brincet a vezo bet ebars.

O kear eürus, pebez joa ho devezo an oll, pere a raï ho demeuranç enoc'h-hu!

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, etc.

*Antif.* Leun eo a joa quement hini a chom fidel en ho servij, Map santel da Zoue.

℣. Ar c'hraç a so squillet an abondanç var ho musellou.

℟. Hac abalamour da se oc'h benniguet eternelamant gant Doue.

Hon Tad pehini so en eê, etc.

sanctis: diligit Dominus portas Sion super omnia tabernacula Jacob.

Gloriosa dicta sunt de te: civitas Dei.

Memor ero Rahab et Babylonis: scientium me.

Eccè alienigenæ et Tyrus et populus Æthiopum: hi fuerunt illic.

Nunquid Sion dicet: Homo et homo natus est in eâ: et ipse fundavit eam Altissimus?

Dominus narrabit in scripturis populorum et principum: horum qui fuerunt in eâ.

Sicut lætantium omnium: habitatio est in te.

Gloria Patri, et Filio, etc.

*Ant.* Sicut lætantium omnium nostrûm habitatio est in te, sancta Dei Genitrix.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis.

℟. Propterea be-

| | |
|---|---|
| nedixit te Deus in æternum. | *Absolution.* Dre bedennou ha meritou , etc. |

Pater noster , etc.

*Absolutian.* Precibus et meritis.

*An rest eus an absolution-ma gant an teir guentel hac an tri respant , pere a veso propr d'an amser ma viot enni , a gueffot ama varlerc'h en fin am trede Nocturn.*

---

### AN TREDE NOCTURN.

*An tri salm eus an trede Nocturn-ma a ves lavaret da Verc'her ha da Sadorn , gant Laudes varlerc'h.*

*Ant.* Gaude , Maria. *Ant.* En em rejouissit, Mari.

*Psalm.* 95.

| | |
|---|---|
| CAntate Domino canticum novum : cantate Domino , omnis terra. | CAnit d'an Autrou Doua ur c'hantic nevez : canit dezan meuleudi, c'houi oll pere a chom var an douar. |
| Cantate Domino, et benedicita nomini ejus : annuntiate de die in diem salutare ejus. | Canit d'an Autrou ha meulit he hano : annoncit ato deiz e zeiz ar pez en daveus grêt evit hor sauvatei. |
| Annuntiate inter gentes gloriam ejus : in omnibus populis mirabilia ejus. | Annoncit he c'hloar en pebbro : ha desquit d'an oll bobl an traou admirabl en deveus grêt evidomp. |
| Quoniam magnus Dominus at laudabilis nimis : terribilis est super omnes Deos. | Rac Doua so un Autrou bras ha meulabl estranj ; un Doue terrubl eo dreist an oll doueou faus. |
| Quoniam omnes dii gentium dæmonia : Dominus autem cœlos fecit. | Rac oll doueou an dud infidel ne d'int nemet drouc sperejou : mæs hon Doue hac hon Autrou-ni en deveus grêt an êvou. |
| | He breanç a so leun a c'hloar |

hac a vajeste: ar plaç santel ma ra he zemeuranç, a so leun ivez a santelez hac a c'hrandaur.

Deut eta, pobl a bep bro, deut da renta enor ha gloar d'an Autrou Doue: deut da renta d'he hano ar c'hloar hac ar veuleudi a dleit dezan.

Digacit gueneoc'h offrançou, hac antreit en he dempl d'ho fresanti dezan; adorit an Autrou Doue er plaç santel-ma ra he zemeuranç.

Crenit dirazan gant respet, quement so var an douar: publiit etouez ar bobl eo deut an Autrou Doue da etablissa he rouantelez.

Rac corrijet en deveus ar bed-ma, pehini ne vezo mui quen troublet ha na voa diaguent ma teuas var an douar, hac e c'houarno ar bobl gant justiç ha gant lealdet.

Ra deuiô an êvou'ta d'en em rejouissa; hac an douar da lammet, hac ar mor ha quement so enna da dridal gant joa: ar mesiou ha quement so enno a vezo ive rejouisset.

Quement seurt guez a so er c'hoajou a deuiô d'en em nija gant joa en presanç an Autrou, abalamour ma'z ê erru, rac erru eo da varn ar bed-ma.

Barn a raiô ar bed oll gant justiç hac ar bobl gant ar virionez.

Confessio et pulchritudo in conspectu ejus: sanctimonia et magnificentia in sanctificatione ejus.

Afferte Domino, patriæ gentium, afferte Domino gloriam et honorem: afferte Domino gloriam nomini ejus.

Tollite hostias, et introite in atria ejus: adorate Dominum in atrio sancto ejus.

Commoveatur à facie ejus universa terra: dicite in gentibus, quia Dominus regnavit.

Etenim correxit orbem terræ, qui non commovebitur: judicabit populos in æquitate.

Lætentur cœli, et exultet terra: commoveatur mare et plenitudo ejus: gaudebunt campi et omnia quæ in eis sunt.

Tunc exultabunt omnia ligna sylvarum à facie Domini, quia venit: quoniam venit judicare terram.

Judicabit orbem terræ in æquitate : et populos in veritate suâ.

Gloria Patri, et Filio, etc.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, etc.

*Ant.* En em rejouissit, Guerc'hes Vsri ; c'houi hoc'h-unan hoc'h eus distrujet an oll heresiou dre ar bed universel.

Sicut erat in principio, etc.

*Ant.* Gaude, Maria Virgo, cunctas hæreses sola interemisti in universo mundo.

*Ant.* Dignare. *Antif.* Permetit gueneen.

## *Psalm.* 96.

Dominus regnavit, exultet terra : lætentur insulæ multæ.

Nubes et caligo in circuitu ejus : justitia et judicium correctio sedis ejus.

Ignis antè ipsum præcedet : et inflammabit in circuitu inimicos ejus.

Illuxerunt fulgura ejus orbi terræ : vidit, et commota est terra.

Montes sicut cera fluxerunt à facie Domini : à facie Domini omnis terra.

Annuntiaverunt cœli justitiam ejus : et viderunt omnes populi gloriam ejus.

Confundantur omnes qui adorant

AN Autrou Doue a so anavezet evit ar roua souveren vsr an oll : en em rejouisset eta quement den so var an douar hac en cals a euesiou o chom.

Unan an deiziou-ma e tisquenno eus an eê, ha couabr tenval en dro deza, azezet vezo var un tron a justiç hac a furnez da ober correction.

Un tân bras a zeniô en he raoc, hac a flammino var ha adversourien tro-var-dro evit ho lesqui.

An ear a vezo carguet a foultr hac a luc'het pere a luguerno dirac ar bed oll : quement-se a vezo guelet partout hac e creno an dousr gant an effort terrubl eus ar gurun.

Ar meneziou hac an douar oll deuziô dirac faç ar barnerma evel ma teuz ar c'hoar dirac an tân.

An êvou a seuiô dre gals a fiovou horrubl da annonç d'an dud

ar rigol eus he justiç : hac e veso neuse an oll bobl ar c'hloar eus ha vajeste divin.

Neuse a tisec'ho gant mez ha confusion quement so ho devezo adoret an idolou, hac a vezo en em c'hlorifiet e figuriou ho devoa forjet.

Adorit ar barner souverenma, c'houi entrezoc'h he oll Ælez : an Ilis santel he deveus ur joa bras o clevet hano eus ha c'hloar.

Tridal a ra calonou an eneon fidel gant ar joa o consideri ho jujamanchou admirabl, va Doue.

Rac c'houi eo an Autrou huela var ar bed universel : c'houi so savet infinimant azionc'h an oll doneou faus.

C'houi ata pere a gar an Autrou Doue, cassaït an drouc o tec'het diouta : rac Doua a gonservo eneon an dud santel, hac ho dilivro a dre zaouarn ar revechant.

Da nep so just ha leal e ro ar sclerijen eus hec'hraç ; hac e carg a zouçder hac a gonsolation calonou ar re a ia gant an hent eun.

Servijit an Autron Doue'ta gant joa, c'houi entrezoc'h eneou just, ha meulit-hen bepret : o caout memor eo diganta e teu hoc'h oll santificatioo ha quement graç a recevit.

sculptilia : et qui gloriantur in simulacris suis.

Adorate eum, omnes Angeli ejus : audivit et lætata est Sion.

Et exultaverunt filiæ Judæ : propter judicia tua, Domine.

Quoniam tu Dominus altissimus super omnem terram : nimìs exaltatus es super omnes Deos.

Qui diligitis Dominum, odite malum : custodit Dominus animas sanctorum suorum, da manu peccatoris liberabit eos.

Lux orta est justo : et rectis corde lætitia.

Lætamini, justi, in Domino : et confitemini memoriæ sanctificationis ejus.

Gloria Patri, etc.

*Ant.* Dignare me laudare te, Virgo sacrata : da mihi virtutem contrà hostes tuos.

| | |
|---|---|
| | Gloar d'an Tad, etc. |
| | *Antif.* Permetit gueneen ho meuli, Guerc'hes sacr : ha roït d'in ar vertuz da drec'hi hoc'h adversourien. |
| *Ant.* Post partum. | *Ant.* Goude ho quilioud. |
| *In Adv. Ant.* Angelus Domini. | *Evit an Azvent*, *Ant.* Æl an Autrou. |

*Psalm.* 97.

| | |
|---|---|
| CAntate Domino canticum novum : quia mirabilia fecit. | CAnit d'an Autrou Doue ur c'hantic nevez, abalamour d'an traou admirabl en deveus grêt evidomp. |
| Salvavit sibi dextera ejus : et brachium sanctum ejus. | Evit he c'hloar en deveus hor sauveteet gant an nerz eus he zorn deou : gant he vrec'h santel eo en deveus operet hor silvidiguez. |
| Notum fecit Dominus salutare suum : in conspectu gentium revelavit justitiam suam. | Doue en deveus roet da anaout sclêr en deveus digacet deomp he Vap hor Salver : disqueset en deveus he justiç dirac ar bobl. |
| Recordatus est misericordiæ suæ : et veritatis suæ domui Israël. | Memor eu deveus bet eus he drugarez hac eus ar bromessa fidel en devoa grêt da famill Israël. |
| Viderunt omnes termini terræ : salutare Dei nostri. | Gouelet ho deveus an oll dre guement leac'h so var an douar, petra en deveus grêt hon Doue evit hor sauvetei. |
| Jubilate Deo, omnis terra : cantate, et exultate, et psallite. | Meulit Doue'ta gant joa, quement den so var an douar : canit gant rejouissanç canticou ha salmou en enor dezan. |
| Psallite Domino in citharâ, in citharâ, et voce psalmi : in tubis ducti- | Sonit meuleudi d'an Autrou Doue gant peb seurt instrumanchou ha trompillou a zevotion. |

En em rejouissit er guel eus an Autrou hon Roue souveren : ra deuiô ar mor ha quement-so dastumet enna, ra deuiô an douar hac he oll habitantet da zisquez ar memes joa d'he zonediguez.

Ar rivierou gant ho zrouz o redec, ben enoro : hac ar menesiou a lammo gant joa en presanç hon Autrou pehini so erru da varn ar hed-ma.

Gant justiç e c'houarno ar bed universel, hac e varno he bobl gant lealdet.

Gloar d'an Tad, etc.

*Antif.* Goude ho quilioud ez oc'h chomet ur Verc'hes pur ha divlam : plijet gueneoc'h, Mam Doue, intercedi evidomp.

libus, et voce tubæ corneæ.

Jubilate in conspectu regis Domini, moveatur mare, et plenitudo ejus : orbis terrarum, et universi qui habitant in eo.

Flumina plaudent manu, simul montes exultabunt à conspectu Domini : quoniam venit judicare terram.

Judicabit orbem terrarum in justitiâ : et populos in æquitate.

Gloria Patri, et Filio, etc.

*Ant* Post partum Virgo inviolata permansisti : Dei Genitrix, intercede pro nobis.

*Eleac'h antifonen-ma diaraoç, e vez lavaret epad an Azvent an Antifonen-all-ma varlerc'h.*

*Ant.* Æl an Autrou Doue a annonças da Vari e vize Mam da Salver ar bed ; hac er concevas dre vertoz ar Speret Santel.

℣. Ar c'hraç a so squillet var bo musellou, Guerc'hes.

℟. Hac evelse oc'h benniguet gant an Autrou Doue evit un eternite.

Hou Tad pehini so en eê, etc.

℣. Ha na bermetit quet e couezemp en tentation.

*Ant.* Angelus Domini nuntiavit Mariæ : et concepit de Spiritu Sancto.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis.

℟. Propterea benedixit te Deus in æternum.

Pater noster, etc.

℣. Et ne nos inducas in tentationem.

℟. Sed libera nos à malo.

*Absolutio.*

PRecibus et meritis beatæ Mariæ semper Virginis et omnium sanctorum, perducat nos Dominus ad regna cœlorum.

℟. Amen.

℣. Jube, Domne, benedicere.

*Benedictio.*

Nos cum prole piâ benedicat Virgo Maria.

*Lectio prima. Ec. 24.*

IN omnibus requiem quæsivi, et in hæreditate Domini morabor. Tunc præcipit et dixit mihi Creator omnium: et qui creavit me, requievit in tabernaculo meo, et dixit mihi: In Jacob inhabita, et in Israël hæreditare, et in electis meis mitte radices. Tu autem, Domine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℣. Sancta et immaculata Virgini-

℟. Hoguen hon dilivrit a zroug.

*Absolution.*

DRe bedennou ha meritou ar Verc'hes glorius Vari hac an oll sænt ra blijo gant an Autrou Doue hor c'hundui da rouantelez an eê.

℟. Evellen bezet grêt.

℣. Gourc'hemennit, Autrou, ma vezin benniguet.

*Benediction.*

Ra deuiô ar Verc'hes Vari gant he Map santel d'hor benniguen.

℟. Evellan bezet grêt.

*Ar Guentel guenta.*

ETouez an oll em eus clasquet ur plaç a repos, hac ez ounenem arretet en heritaij an Autrou Doue da chom. Neuse Crouer an oll en deveus roet d'in he ordrenanç, o coms ouzin; hac an hini en deveus va c'hrouet, en deveus reposet em zabernacl, hac en deveus lavaret d'in: grit ho temeuranç en ti Jacob, ha quemerit hoc'h heritaij en Israël, ha griziennit etouez ar re am eus choaset. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzomp.

℟. Graçou da Zoue.

℣. O Guerc'hes santel ha por meurbet, ne ouzon quet pe seurt meuleudi da rei deoc'h a

guement a ve dîn ac'hanoc'h : rac c'houi hoc'h eus douguet en ho creis an hini n'edoa quet capabl an êvou da ziguemeret he c'hrandeur.

℣. C'houi so benniguet dreist an oll merc'het, couls ha ma ê benniguet ar frocz eus ho cof santel. Rac c'houi hoc'h eus douguet en ho creis an hini n'edoa quet capabl an êvou da ziguemeret he c'hrandeur.

℣. Gourc'bemennit, Autrou, ma vezin benniguet.

*Benediction.*

Ra blijo gant Guerc'hes an oll guerc'heset intercedi he-unnan evidomp dirac an Autrou Doue.

℟. Evelse bezet grêt.

tas, quibus te laudibus efferam nescio: quia quem cœli capere non poterant, tuo gremio contulisti.

℣. Benedicta tu in mulieribus, et benedictus fructus ventris tui: quia quem cœli capere non poterant, tuo gremio contulisti.

℣. Jube, Domne, benedicere.

*Benedictio.*

Ipsa Virgo virginum intercedat pro nobis ad Dominum.

℟. Amen.

*Eil quentel.*

ER fæçon-ma ez oun chomet ferm ha stabl en Sion, hac en eus cafet ive va repos er guer santel-ma hac etablisset va fuissanç en Jerusalem; griziennet oun etouez ar bobl a enor, pe raveus a hini an heritaij a so en partaij va Doue, hac ez oun en em lojet en compagnunez an oll sænt. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzomp.

℟. Graçou da Zoue.

℣. Eürus oc'h, Guerc'hes Vari, c'houi pehini hoc'h eus douguet an Autrou Crouer ar bed. C'houi hoc'h eus anjandret

*Lectio secunda.*

ET sic in Sion firmata sum, et in civitate sanctificata similiter requievi, et in Jerusalem potestas mea: et radicavi in populo honorificato, et in parte Dei mei hæreditas illius, et in plenitudine sanctorum detentio mea. Tu autem, Domine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℣. Beata es, Vir-

| | |
|---|---|
| go Maria, quæ Dominum portâsti: Creatorem mundi: genuisti qui te fecit, et in æternum permanes Virgo. | an hini en deveus ho crouet, hac ez oc'h choumet guerc'hes eternelamant. |
| ℣. Ave, Maria, gratiâ plena: Dominus tecum. Genuisti qui te fecit, et in æternum permanes Virgo. | ℣. Me ho salud, Mari, leun a c'hraç, an Autrou Doue so gueneoc'h. C'houi hoc'h eus anjandret an hini en deveus ho crouet, hac ez oc'h choumet guerc'hes eternalamant. |

***Pa dleer lavaret an* Te Deum laudamus, *ec'h ajoutter en fin ar Respont-ma* Gloria Patri, *evellen.***

| | |
|---|---|
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. | Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel. |
| Genuisti qui te fecit, et in æternum permanes virgo. | C'houi hoc'h eus anjandret an hini en deveus ho crouet, hac ez oc'h choumet guerc'hes eternelamant. |
| ℣. Jube, Domne, benedicere. | ℣. Gourc'hemennit, Autrou, ma vezin benniguet. |
| *Benedictio.* | *Benediction.* |
| Per Virginem Matrem concedat nobis Dominus salutem et pacem. | Plijet gant an Autrou Doue accordi deomp ar c'hraç da ober hor silvidiguez ha da veva en peoc'h, dre voyen ar Verc'hes he Vam. |
| ℟. Amen. | ℟. Evellen bezet grêt. |
| *Lectio tertia.* | *Trede quentel.* Ibidem. |
| QUasi cedrus exaltata sum in Libano, et quasi cypressus in monte Sion. Quasi palma exaltata sum in Ca- | QUen huel oun savet hac ar guez cedr eus al Liban, hac ar guez cipres a venez Sion. Evel ar guez palm en Cades, hac evel ar plant ros en Jerichô, em eus gorroet va blinchou ; |

cresquet nun evel ur vezen gaërdes a olives pe lore vàr ar meas, hac evel ur vezen platan en un bent bras e-quenver an dour. Roet em eus ur c'houez dilicat evel ar c'hanel hac ar baum pe an ongant ar preciussa, hac ur c'houez dnuç evel ar myrrh an excellanta. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzomp.

des, et quasi plantatio rosæ in Jericho. Quasi oliva speciosa in campis, et quasi platanus exaltata sum juxtà aquas in plateis. Sicut cinnamomum et balsamum aromatizans odorem dedi; quasi myrrha electa dedi suavitatem odoris. Tu autem, Domine, miserere nobis. ℟. Deo gratias.

*D'an amser ma ve lavaret an* Te Deum laudamus, *ne ve quet lavaret ar respont so ama varlerc'h.*

℟. Eürus oc'h en guirionez, o Mari, guerc'hes sacr! c'houi eo an dîna eus a bep meuleudi.

Abalamour ma'z ê ac'hanoc'h eo sortiet an heol a justiç Jesus-Christ hon Doue.

℣. Pedit evit ar bobl, suppliit evit an dud a Ilis, intercedit evit ar sex devot eus ar merc'het; grit ma teui da santout ho sicour hac hoc'h assistanç quement laini a zeu da enori ar memor santel ac'hanoc'h.

Abalamour ma'z ê ac'hanoc'h eo sortiet an heol a justiç Jesus-Christ hon Doue.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel.

Jesus-Christ hon Doue.

℟. Felix namque es, sacra Virgo Maria, et omni laude dignissima.

Quia ex te ortus est sol justitiæ, Christus Deus noster.

℣. Ora pro populo, interveni pro clero, intercede pro devoto fœmineo sexu: sentiant omnes tuum juvamen, quicumque celebrant tuam sanctam commemorationem.

Quia ex te ortus est sol justitiæ, Christus Deus noster.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. Christus Deus noster.

*Ne vez quet lavaret an* Ta Deum laudamus, *epad an Azvent, nac adalec ar* Septuagesim, *pe an trede sul dirac demerc'her al Ludu bete Pasq, nemet da viana da voueliau ar Verc'hes, pere a ell erruout epad an amseriou-se.*

---

## AN HYMN A EUREU S. AMBROAS

### HA SANT AUGUSTIN ASSAMBLES.

Var ton *ar Verc'hes sacr, Mam da Zoue.*

TE Deum laudamus : te Dominum confitemur.

Te æternum Patrem : omnis terra veneratur.

Tibi omnes Angeli : tibi cœli et universæ potestates.

Tibi Cherubim et Seraphim : incessabili voce proclamant.

Sanctus, sanctus, sanctus : Dominus Deus Sabaoth.

Pleni sunt cœli et terra : majestatis gloriæ tuæ.

Te gloriosus : Apostolorum chorus.

Te Prophetarum : laudabilis numerus.

Te Martyrum candidatus : laudat exercitus.

Te per orbem ter

C'Houi, ô va Doue, a veulomp,
C'houi, hon Autrou, a enevomp :
Deoc'h, Tad eternel, a rent gloar
Quement tra so var an douar.

An oll Ælez hac an êvou,
Couls hac an oll buissançou,
Peb Cherubim ha Seraphin
A gan meuleudi deoc'h hep fin.

Santel, santel, emezou ê,
Santel eo an Autrou Doue ;
Leun eo an eê hac an douar
Gant ar vajeste eus ho cloar.

An oll ebestel glorius,
Hac an oll brofedet eürus,
Hac an arme a verzerien
Ho meul, va Doue, da viquen.

Digant an oll Ilis santel
A so dre'r bed universel,
Enor ha gloar a recevit,
Tad a vajeste infinit.

C'hoaz e rent ur c'hloar anuveren.

D'ho quir Map unic Doue ha Den,
Ha quer couls d'ar Speret Santel
A gonsol an eneou fidel.

C'houi, ô va Jesus, ni hergoar,
Eo certen ar Roue a c'hloar;
C'houi eo a bep eternite
Map an Tad eternel ive.

C'houi evit dont da redima
An den eet da goll er bed-ma,
So hep caout horrol disquennet
En cof ur Verc'hes paour meurbet.

C'houi, o veza eus ar maro
Trec'het gueneoc'h ar flemm garo,
Da nep a gredo d'ho comsou
Hoc'h eus digoret an êvou.

C'houi, evel ma eredomp erfad,
An tu deou da Zoue ho Tad
En he c'hloar a so azezet,
Hac a dle dont da varn ar bed.

Ni ho ped eta, roït sicour
Deomp-ni ho servijerien baour
Pere hoc'h eus, o va Jesus,
Prenet gant ho soad precius.

Grit ma vezimp evit bepret
En reng ho sænt er c'hloar contet:
Plijet gueneoc'h sauvetei
Ho pobl, Autron, ni ho supli.

Roït deomp ho penediction
Evel d'hoc'h eritaij guirion,
Deut d'hor c'hundui ha d'hor sevel

...rarum: sancta confitetur Ecclesia.

Patrem: immensæ majestatis.

Venerandum tuum verum: et unicum Filium.

Sanctum quoque: Paracletum Spiritum.

Tu Rex: gloriæ, Christe.

Tu Patris: sempiternus es Filius.

Tu ad liberandum suscepturus hominem: non horruisti Virginis nterum.

Tu, devicto mortis aculeo: aperuisti credentibus regna cœlorum.

Tu ad dexteram Dei sedes: in gloriâ Patris.

Judex: crederis esse venturus.

Te ergò, quæsumus: famulis tuis subveni, quos pretioso sanguine redemisti.

Æternâ fac cum sanctis tuis: in gloriâ numerari.

Salvum fac populum tuum, Domine: et benedic hæreditati tuæ.

| | |
|---|---|
| Et rege eos : et extolle illos usquè in æternum. | Betec ar vuez eternel. |
| Per singulos dies: benedicimus. | Graçou deoc'h bemdez a rentomp<br>Hac hoc'h hano sacr a veulomp, |
| Et laudamus nomen tuum in sæculum : et in sæculum sæculi. | Hac her meulimp hivisiquen<br>Eus e vrema da virviquen. |
| Dignare, Domine, die isto : sine peccato nos custodire. | Grit deomp ar c'hraç d'en em viret<br>Hirio, va Doue, diouz peb pec'het ; |
| Miserere nostri, Domine : miserere nostri. | Autrou, ho pêt ouzomp truez,<br>Pardonit deomp hor goall vuez.<br>Exercit ato, va Salver,<br>Ho trugarez en hor c'henver, |
| Fiat misericordia tua, Domine, super nos: quemadmodum speravimus in te. | Rac ma'z eo en hoc'h assistanç<br>Hon eus lequeet hon esperanç.<br>ia, ô va Autrou souveren,<br>Me a esper enoc'h epquen;<br>Rac se'ta na bermetit quet<br>E ven jamæs confus reniet. |

In te, Domine, speravi : non confundar in æternum.

***Eleac'h ar guenteliou diaraoc, e vez lavaret epad an Azvent ha da vouel an Annonciation ar guenteliou-all-ma so ama gant ar memes Absolution ha Benediction pere so diaguent.***

*Quenta quentel.* Luc 1.

| | |
|---|---|
| Missus est Angelus Gabriël à Deo in civitatem Galileæ, cui nomen Nazereth, ad Virginem desponsatam viro, cui nomen erat Joseph, de domo David, et nomen Virginis Maria. Et | AN ÆL Gabriel a oe digacet gant Doue da ur guear a C'halilee, galvet Nazareth, betec ur Verc'hes demeset da un den pehini a voa hanvet Joseph ens a lignez David ; hac an hano eus ar Verc'hes-se a voa Mari. O veza antreet an Æl betec enni, e lavaras dezi : me ho salud, c'houi pehini so leun a |

c'hraç, an Autrou Doue so gueneoc'h ; benniguet oc'h dreist an oll merc'het. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzomp.

R/. Graçou da Zooe.

R/. An ÆI Gabriel a oe digacet betec ar Verc'hes Vari pehini a so demeset da Joseph, evit annonç dezi coms Doue : hac e oe spontet ar Verc'hes gant ar scle rijen anezan. Na spontit quet, Mari, eme an ÆI ; cavet hoc'h eus graç ha faver dirac an Autrou Doue.

Chetu c'honi o vont da gonceo en ho creis, hac e c'hanot ur Map pehini a vezo galvet Map Doue.

V/. An Autrou Doue hen lacaï da azeza var tron ar roue David, he dad ; hac e regno eternelamant en ti Jacob.

Chetu c'hooi o vont da gonceo en ho creis, hac e c'hanot ur Map pehini a vezo galvet Map Doue.

ingressus Angelus ad eam, dixit : Ave, gratiâ plena, Dominua tecum ; benedicta tu in mulieribus. Tu autem, Domine, miserere nobis.

R/. Deo gratias.

R/. Missus est Gabrïel Angelus ad Mariam Virginem desponsatam Joseph, nuntians ei verbum ; et expavescit Virgo da lumine. Ne timeas, Maria ; invenisti enim gratiam apud Dominum.

Eccè concipies et paries Filium, et vocabitur Altissimi Filius.

Dabit ei Dominus Deus aedem David Patris ejus, et regnabit in domo Jacob in æternum.

Eccè concipies et paries Filium, et vocabitur Altissimi Filius.

*Eil quentel.* Luc 1.

AR Verc'heso clevet an ÆI, a oe troublet gant ziseoura, hac e sonje outi he-unan petra signifie ar salod-se a receve diganta. Hoguen an ÆI a lavaras dezi : N'ho pezet aon ebet, Mari, rac c'houi hoc'h eus cafet

QUæ cùm audîsset, turbata est in sermone ejus, et cogitabat qualis esset ista salutatio. Et ait Angelus ei : Ne timeas, Maria : inve

nisti enim gratiam apud Deum. Eccè concipies in utero et paries filium, et vocabis nomen ejus Jesum. Hic erit magnus, et filius Altissimi vocabitur. Et dabit illi Dominus Deus sedem David patris ejus, et regnabit in domo Jacob in æternum, et regni ejus non erit finis. Tu autem, Domine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℟. Ave, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum.

Spiritus Sanctus superveniet in te, et virtus Altissimi obumbrabit tibi; quod enim ex te nascetur sanctum, vocabitur Filius Dei.

℣. Quomodò fiet istud, quoniam virum non cognosco? Et respondens Angelus, dixit ei:

graç ha faver dirac Doue. Chetu c'houi o vont da gonceo en ho creis, hac e c'hanot ur Map da behini e root an hano a JESUS. He-ma a vezo bras, hac a vezo galvet Map Doue memes. Roet vezo deza gant an Autrou Doue tron David, he dad. Ren a raï eternelamant en ti Jacob, en hevelep fæçon n'en devezo fin ebet he rouantelez. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzomp.

℟. Graçou da Zoue.

℟. Me ho salud, Mari, leun a c'hraç: an Autrou Doue so gueneoc'h.

Ar Speret Santel a zisquenno enoc'h, hac ar vertuz a Zoue ho coloï evel ur squeul; ha rac-se ar buguel santel pehini a vezo ganet ac'hanoc'h, a vezo galvet Map Doue.

℣. Penaus, eme ar Verc'hes, e choarvezo an dra-se, pa n'am eus compagnunez ouz goaz ebet? Hac e respontas dezi an Æl:

Ar Speret Santel a zisquenno enoc'h, hac ar vertuz a Zoue ho coloï eval ur squeud; ha rac-se ar buguel santel pehini a vezo ganet achanoc'h, a vezo galvet Map Doue.

Spiritus Sanctus superveniet in te, et virtus Altissimi obumbrabit tibi: quod enim ex te nascetur sanctum, vocabitur Filius Dei.

*Trede quentel.*

MAri a lavaras neuse d'an ÆEl: Penaus e c'hoarvezo an drase, pa n'am eus compagnunez ouz goaz ebet? Hac e respuntas dezi an ÆEl: Ar Speret Santel a zisquenno enoc'h hac ar vertuz a Zoue ho coloï evel ur squeud; ha rac-se ar buguel santel pehini a vezo ganet ac'hanoc'h, a vezo galvet Map Doue. Chetu so-quen Elisabeth ho quiniterv deut da veza brases var ur map en he c'hozni: hac an hini a so galvet steril, o veza ne devoa bet biscoaz crouador, a so brema o touguen unan aboue c'huec'h mis; rac ne deus netra impossibl da Zoue. Neuse Maria lavaras: Chetu-me ama servijeres d'an Autrou Doue, bezet grêt em andret hervez ho quer. Hoguen c'houi, hon Autrou, ho pêt truez ouzump.

℟. Graçou da Zoue.

℟. Recevit, Guerc'hes Vari, ar goms a so digacet deoc'h abars Doue gant an ÆEl. Conceo a reot en ho creis, hac e c'hanot ur Map, Doue ha den assambles.

En hevelep fæçon ma viot publiet da veza bennigue: dreist an oll merc'het

℣. Guenel a reot sur ur map, ha couscoude ne souffrot domaij ebet en ho querc'hdet: brases e veuot da veza, hac e viot ato ur

DIxit autem Maria ad Angelum: Quomodò fiet istud, quoniam virum non cognosco? Et respondens Angelus, dixit ei: Spiritus Sanctus superveniet in te, et virtus Altissimi obumbrabit tibi, ideòque et quod nascetur ex te sanctum, vocabitur Filius Dei. Et eccè Elisabeth cognata tua, et ipsa concepit filium in senectute suâ, et hic mensis sextus est illi, quæ vocatur sterilis; quia non erit impossibile apud Deum omne verbum. Dixit autem Maria: Eccè ancilla Domini fiat mihi secundùm verbum tuum. Tu autem, Domine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℟. Suscipe verbum, Virgo Maria, quod tibi à Domino per Angelum transmissum est; concipies et paries Deum

pariter et hominem.

Ut benedicta dicaris inter omnes mulieres.

℣. Paria quidem Filium, et virginitatis non patieris detrimentum : efficieris grevida, et eris Mater semper intacta.

vam pur ha divlam.

En hevelep-fæçon ma viot publiet da veza benniguet dreist an oll merc'het.

Gloar d'an Tad, etc.

En hevelep fæçon ma viot publiat da veza benniguet dreist an oll merc'hed.

Ut benedicta dicaris inter omnes mulierem.

Gloria Patri, etc.

Ut benedicta dicaris inter omnes mulieres.

---

## EVIT LAUDES.

Ave, Maria, etc.

Deus, in adjutorium meum intende, etc.

Me ho salud, Mari, etc.

Bezit attantif, me ho ped, etc.

*Evel en* Prim *tu-ma varlerc'h.*

Ant. *Adalec gouel ar C'handelour beteg an Azvent.*
Assumpta est Maria. Mari so bet diguemeret.

*An antifonennou pere a ves lavaret epad an Azvent bete* Nedelec, *hac adalec* Nedelec *bete gouel ar C'handelour, e gueffot tu-ma en ho fart ho-unan varlerc'h an Heuriou munut, etre* Non *ha Gousperou. Ar memes antifonennou pere a servij da* Loudes, *a servij ive d'an* Heuriou *munut ha da Gousperou ar Verc'hes.*

*Psalm.* 92.

DOminus regnavit, decorem indutus est : indutus est Dominus fortitudinem, et præcinxit se.

AN Autrou Doue so deut da reu er bed universel ; en em visquet so a c'henat hac a c'hloar ; en em visquat eo an Autrou a nerz hac a buissanç, hac eo en em breparet evit un ouvraij bras.

rac

Rac ar voul eus an douar en deveus rentet quer ferm na chenjo quet a blaç.

Ho tron, va Doue, a voa preparet a-ziaguent, rac c'houi so a viscoas.

Ar rivierou bo deveus savet, Autrou souvaren; ar rivierou ho deveus savet ho mêez evit ho meuli.

Ar rivierou ho deveus gorroet ho gouagou; bac a teuont d'ho clorifia dre an trouz eus ho dour bras.

Admirabl eo ar mor oe'h en em sevel pa ve courroucet; maes an Autrou Doue so admirabloc'h cals er pez a dremen aziouz omp en êvou.

An desteni a ro deomp peb tra eus ho majeste infinit, va Doue, a so credabl dreist vuzur: ha quement-se a dla bon angaji da renta deoc'h un enor santel en ho temeuranç epad hor buez.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel..... Ar c'hloar a voa a viscoaz, ra vezo brema ive d'an tri ferson eus an Dreindet.

Evellen bezet grêt.

*Ant.* Mari a so bet digueme-ret en eê: an Ælezen em rejouis, hac a ro meuleudi ha benedictionou da Zoue evit ar sujet-sa.

*Ant* Ar Verc'hes Vari.

Etenim firmavit orbem terræ: qui non commovebitur.

Parata sedes tua, Deus, ex tunc: à sæculo tu es.

Elevaverunt flumina, Domine: elevaverunt flumina vocem suam.

Elevaverunt flumina fluctus suos: à vocibus aquarum multarum.

Mirabiles elationes maris: mirabilis in altis Dominus.

Testimonia tua credibilia facta sunt nimìs: domum tuam decet sanctitudo, Domine, in longitudinem dierum.

Gloria Patri, et Filio: et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper: et in sæcula sæculorum.

Amen.

*Ant.* Assumpta est Maria in cœlum, gaudent Angeli, laudantes benedicunt Dominum.

*Ant.* Maria Virgo

## *Psalm.* 99.

JUbilate Deo, omnis terra : servite Domino in lætitiâ.

Introite in conspectu ejus : in exultatione.

Scitota quoniam Dominus ipse est Deus : ipse fecit nos, et non ipsi nos.

Populus ejus et oves pascuæ ejus, introite portas ejus in confessione : atria ejus in hymnis confitemini illi.

Laudate nomen ejus, quoniam suavis est Dominus : in æternum misericordia ejus ; et usquè in generationem et generationem veritas ejus.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum.

Amen.

CAnit meuleudi da Zoue gant rejouissanç quement den so var an douar, ha servijit an Autrou Doue gant joa.

En em bresantit dirazan gant levenez. Anavezit erfat penaus hon Autron eo ar guir Doue, hac eo hen en deveus hor great, ha non pas ni hon-unan.

C'houi pere eo he bobl hac an denvet pere so maguet ganta en he ilis, antreit en he dempl d'he veuli ; enorit-en ha trugarecaït-en gant hymnou alec'h ma ra he zemeuranç.

Meulit he hano, abalamour m'az eo douç ha mad hon Autron ; he drugarez n'e devens fin ebet ; hac e vezo fidel ha guirion atn en he bromessao.

Gloar d'an Tad, ha d'ar Map, ha d'ar Speret Santel. Ra vezo ar gloar-se brema ha bepret, hac epad an eternite, ar memes evel ma'z oa er gommançamant hac a viscoaz.

Evalse bezet grêt.

*Ant.* Ar Verc'hes Vari a zo bet diguemeret er palæs celestiel, eleac'h ma'z eo azezet Rone ar rooanez var un tron a steret.

*Ant.* Varlerc'h ar c'houez-mad.

*Ant.* Maria Virgo assumpta est ad æthereum thalamum, in quo rex regum stellato sedet solio.

*Ant.* In odurem.

Psalm. 62.

O Doue, o va Doue! mintin-c'houlou evel ma tihunan, e savan va c'halon etrese ac'hanoc'h.

Ur sec'het bras e deveus va ene ac'hanoc'h, bete ma teu va c'horf inemes da santout en meur a fæçon ar sec'het hac an desir-se am eus evidoc'h.

Er bed-ma evel en un deserz eleac'h na deus na hent na dour, ez onn en em bresantet dirazoc'h en ho templ santel, evit consideri ho puissanç hac ho cloar.

Rac evel ma istiman mui ho trugarez eguet mil buez, ne fell d'in digueri ma musellou nemet evit ho meuleudi.

Hac evelse ho meulin epad va buez; hac e savin va divoz da invoqui hoc'h hano.

Grit ma vezo carguet va ene gant an druzoni eus ho craç, evit ma ho meulin gant ferveur ha gant joa.

Mar deuan da gaout sonj sc'hanoc'h em guelc o c'hortos couquet, e sonjin enoc'h ive diouzar mintin, oc'h anaout erfad hoc'h eus ma sicouret ato em izom.

Hac en em rejouissin o veza dindan ho protection: rac en em staguet eo va c'halon ouzoc'h, c'houi pehini am souten gant ho torn deou.

Hoguen ar re ho deveua clasquet

DEus, Deus meus: ad te de luce vigilo.

Sitivit in te anima mea; quàm multipliciter tibi caro mea.

In terrâ desertâ, inviâ et inaquosâ, sicin sancto apparui tibi; ut viderem virtutem tuam et gloriam tuam.

Quoniam melior est misericordia tua super vitas: labia mea laudabunt te.

Sic benedicam te in vitâ meâ: et in nomine tuo levabo manus meas.

Sicut adipe et pinguedine repleatur anima mea: et labiis exultationis laudabit os meum.

Si memor fui tuî super stratum meum, in matutinis meditabor in te: quia fuisti adjutor meus.

Et in velamento alarum tuarum exultabo, adhæsit anima mea post te:

me suscepit dextera tua.

va ene, ho deveua collet hu foan, ho-unao ec'h antreint en gouelet an douar, livret e vezint d'ar maro hac e vezint devoret gant al loênet gouez.

Ipsi verò in vanum quæsierunt animam meam, introibunt in inferiora terræ : tradentur in manus gladii, partes vulpium erunt.

Mæs evidon-me a lacaï va oll joa en Doue; ha quement a vezo fidel dezan, a vezo meulet ha glorifiet ive dreizan, en pehini a ser ho guenou d'ao teodon fall, pere a zeu da galomnia an dud honest.

Rex verò lætabitur in Deo, laudabuntur omnes qui jurant in eo : quia obstructum est os loquentium iniqua.

## *Psalm.* 66.

DEus misereatur nostrî et benedicat nobis : illuminet vultum suum super nos, et misereatur nostrî.

DOue ra blijo ganta caout truez ouzomp, ha rei deomp he venediction : ra blijo ganta squilla varnomp ar sclerijen eus he visaij, hac exerci he trugarez en hon andret.

Ut cognoscamus in terrâ viam tuam : in omnibus gentibus salutare tuum.

Grit, va Doue, ma anavezimp var an douar an hent da vont varzu-ac enoc'h, ha ma anavezo ive an oll ar voyen a roït dezo d'en em sauvetei.

Confiteantur tibi populi, Deus : confiteantur tibi populi omnes.

Grit ma teui ar bobl d'hoc'h anaout ha d'ho meuli, va Doue; grit ma teuint oll da renta deoc'h meuleudi ha gloar.

Lætentur et exultent gentes ; quoniam judicas populos in æquitate : et gentes in terrâ dirigis.

Ra deui quement seurt pobl so var an douar d'en em rejouissa gant ur joa bras, o caout ur barner quer just ha m'az oc'h, c'houi pehini ho gouarn gaot an hent eûn ha gant lealdet.

Ra deui ar bobl eta, va Doue, d'ho clorifia; ra deui an oll bobl d'hoc'h anaout ha d'ho meuli, pa edeveus roet an douar he frôez evit redamption ar bed.

Ra blijo gant Doue rei deomp ar c'hraç da brofita eus ar frôez benniguet-se; plijet gant hon Doue rei deomp he venediction; ha ra vezo enoret ha respetet dre guement corn so var an douar.

Gloar d'an Tad, etc.

*Ant.* Varlerc'h ar c'houez mad eus hoc'h onganchou precius e redomp, Guerc'hes; ha plac'hedigou iaouanc ho deveus bet ur garantez vras estrainj ouzoc'h.

*Ant.* Benniguet oc'h.

Confiteantur tibi populi, Deus, confiteantur tibi populi omnes : terra dedit fructum suum.

Benedicat nos Deus, Deus noster ; benedicat nos Deus : et metuant eum omnes fines terræ.

Gloria Patri, etc.

*Ant.* In odorem unguentorum tuorum currimus : adolescentulæ dilexerunt te nimìs.

*Ant.* Benedicta tu.

***Cantic an tri den iaouanc en forn Babilon.*** Dan. 3.

QUement tra so crouet gant an Autrou Doue, deut oll d'he venniguen, d'he veuli ha d'he c'hlorifia eternelamant.

Ælez an Autrou Doue, benniguit-hen : êvou, benniguit an Autrou Doue.

Oll doureier a so a-ziouc'h an êvou, benniguit an Autrou Doue : oll vertuziou ha puissansou celestiel, benniguit an Autrou Doue.

Heol ha loar, benniguit an Autrou Doue : stered an eê, benniguit an Autrou Doue.

Oll glao ha gliz, benniguit an

BEnedicite, omnia opera Domini, Domino : laudate et superexaltate eum in sæcula.

Benedicite, Angeli Domini, Domino : benedicite, cœli, Domino.

Benedicite, aquæ omnes quæ super cœlos sunt, Domino : benedicite, omnes virtutes Domini, Domino.

Benedicite, sol et luna, Domino : benedicite, stellæ cœli, Domino.

Benedicite, omnis imber et ros, Domino : benedicite, omnes spiritus Dei, Domino.

Benedicite, ignis et æstus, Domino : benedicite, frigus et æstus, Domino.

Benedicite, rores et pruina, Domino : benedicite, gelu et frigus Domino.

Benedicite, glacies et nives, Domino : benedicite, noctes et dies, Domino.

Benedicite, lux et tenebræ, Domino: henedicite, fulgura et nubes, Domino.

Benedicat terra Dominum : laudet et superexaltet eum in sæcula.

Benedicite, montes et colles, Domino : benedicite, universa germinantia in terrâ, Domino.

Autrou Doue : oll avelou Doue; benniguit an Autrou Doue.

Tân ha tomder an han, benniguit an Autrou Doue : ienien ha ruster ar gouan, benniguit an Autrou Doue.

Brumennou ha reo guenn, benniguit an Autrou Doue : scourn ha frim, benniguit an Autrou Doue.

Sclaç hac erc'h, benniguit an Autrou Doue : deiziou ha nosveziou, benniguit an Autrou Doue.

Sclerijen ha tenvalijen, benniguit an Autrou Doue : luc'het ha couâbr, benniguit an Autrou Doue.

Ra deui an douar da venniguen an Autrou Doue; ra vezn enoret ha glorifiet dreizi hep fin.

Meneziou ha torguennou huel benniguit an Autrou Doue : quement lousaou ha plant a so en douar, bennignit an Autrou Doue.

Feuteuniou, benniguit an Autrou Doue : mor ha rivierou, benniguit an Autron Doue.

Balen ha pesquet, ha quement a vani en dour, benniguit an Autrou Doue : oll laboucet eus an ear, benniguit an Autron Doue.

Loenet gouez hac anevalet domestic, benniguit oll an Autrou Doue : bugale an dud, benniguit an Autrou Doue.

Ra deui ar bobl a Israël da venniguen an Autrou Doue : ra deui da

ren ta enor ha gloar dezan hep fin.

Beleien an Autrou Doue, banniguit-en; servijerien an Autrou Doue, benniguit-en.

Sperejou hac eneou just, benniguit an Autrou Doue; tud santel hac humbl a galon, benniguit an Autrou Doue.

Ananias, Azarias, Misaël, benniguit an Autrou Doue, rentit meuleudi ha gloar dezan eternelamant.

Bennigomp an Tad, hac ar Map, hac ar Speret Santel; meulomp ha glorifiomp an tri fersonma en un Doue da jamæs.

Benniguet oc'h, va Doue hon Autrou, er firmamant eus an eê, hac e veritit beza meulet ha glorifiet hac exaltet dreist an oll epad an eternite.

*Ant.* Benniguat oc'h gant an Autrou Doue, c'houi Merc'h santel, abalamour ma'z eo dreizoc'h omp rentet participant er frouezen a vuez.

*Ant.* Caër oc'h.

Benedicite, fontes, Domino: benedicite, maria et flumina, Domino.

Benadicite, ceta et omnia quæ moventur in aquis, Domino: benedicite, omnes volucres cœli, Domino.

Benedicite, omnes bestiæ et pecora, Domino: benedicite, filii hominum, Domino.

Benedicat Israël Dominum: laudet et superexaltet eum in sæcula.

Benedicite, sacerdotes Domini, Domino: benedicite, servi Domini, Domino.

Benedicite, spiritus et animæ justorum, Domino: benedicite, sancti et humiles corde, Domino.

Benedicite, Anania, Azaria, Misaël, Domino: laudate et superexaltate eum in sæcula.

Benedicamus Patrem et Filium cum Sancto Spiritu: laudemus et superexaltemus eum in sæcula.

Benedictus es, Domine, in firmamento cœli: et laudabilis, et gloriosus, et superexaltatus in sæcula.

*Ant.* Benedicta filia tu à Domino: quia per te fructum vitæ communicavimus.

*Ant.* Pulchra es.

*Psalm. 148.*

LAudate Dominum de cœlis : laudate eum in excelsis.

Laudate eum , omnes Angeli ejus : laudate eum , omnes virtutes ejus.

Laudate eum , sol et luna : laudate eum , omnes stellæ et lumen.

Laudate eum, cœli cœlorum : et aquæ omnes quæ super cœlos sunt, laudent nomen Domini.

Quia ipse dixit , et facta sunt : ipse mandavit, et creata sunt.

Statuit ea in æternum , et in sæculum sæculi : præceptum posuit, et non præteribit.

* Laudate Dominum de terrâ: dracones et omnes abyssi.

Ignis , grando , nix, glacies, spiritus procellarum : quæ faciunt verbum ejus.

Montes et omnes

MEulit an Autrou Doue , c'houi pere so en êvou , meulit hen er plaçou huel-se.

Ælez an Autrou , meulit-en oll ; c'houi pere a gompos he armeou célestiel , meulit-en oll.

Heol ha loar , meulit-en ; steret ha sclerijen , meulit-en.

Meulit-en , c'houi êvou a so dreist an êvou all : ra deni an oll doureier pere so aziouc'h an ear , da veuli he hano.

Rac hen he-unan en deveus comset , hac ez ê grêt peb tra ouz he goms ; hen en deveus gourc'hemennet , ha neuse souden ê crouet peb tra gant he gourc'hemenn.

Stabil en deveus hi rentet evit padout atô da bep amser; lequeet en deveus urz en peb tra , hac an urz-se ne chenjo quet.

Meulit an Autrou Doue, crouadurien eus an douar; dragonet , balenet , ha quement so en gouelet ar mor.

Tân , casarc'h , erc'h , sclaç , avelou ha tempestou , pere a sent ouz he volontez.

Menesiou hac oll huellennuu , guez froez hac oll guezennou Cedr.

Loenet gouez , ha peb seurt anevalet , serpantet ha laboucet a ziouasquel.

Rouanez an douar hac an oll

bobl, princet hac oll barnerien ar bed-ma.

Tud iaouanc ha plac'het, tud coz ha bugale, ra deuint oll da veuli an hano eus an Autrou Doue, rac ne deus nemet he hano a guement a ve bras en guirionez.

Meulet ha glorifiet ra vezo en eñ ha var an douar, hen pebini en deveus rentet he bobl victorius.

Ra deui he oll sænt ha bugale Israël, ar bobl-se pehini en deveus an eur da dostaat outan, da gana hymnou ha meuleudiou en enor dezan.

colles: ligna fructifera et omnes cedri.

Bestiæ et universa pecora: serpentes et volucres pennatæ.

Reges terræ, et omnes populi: principes et omnes judices terræ.

Juvenes et virgines, senes cum junioribus laudent nomen Domini: quia exaltatum est nomen ejus solius.

Confessio ejus super cœlum et terram: et exaltavit corou populi sui.

Hymnus omnibus sanctis ejus: filiis Israël, populo appropinquanti sibi.

## *Psalm.* 149.

CAnit d'an Autrou Doue ur c'hantic nevez: meulet ra vezo an assamble ar sænt.

En em rejouisset ar bobl a Israël en hini pebini en deveus hen crouet: en em rejouisset bugale Sion en ho roue gant ur joa bras outan.

Greant assambles ur music evit meuli he hano: canent meuleudi dezan gant an tabourin ha gant instrumant ar salmou.

Abalamour ma en deveus plijadur an Autrou Doue, oc'h

CAntate Domino canticum novum: laus ejus in ecclesiâ sanctorum.

Lætetur Israël in eo qui fecit eum: et filii Sion exultent in rege suo.

Laudent nomen ejus in choro: in tympano et psalterio psallant ei.

Quia beneplacitum est Domino in populo suo: et

exaltavit mansuetos in salutem.

Exultabunt sancti in gloriâ : lætabuntur in cubilibus suis.

Exultationes Dei in gutture eorum : et gladii ancipites in manibus eorum.

Ad faciendam vindictam in nationibus : increpationes in populis.

Ad alligandos reges eorum in compedibus : et nobiles eorum in manicis farreis.

Ut faciant in eis judicium conscriptum : gloria hæc est omnibus sanctis ejus.

ober vad d'he bobl : ha ma tle renta victorius ar re zoug hac humbl, oc'h ho sauvetei.

Ar sænt a lamm gant joa oc'h en em velet er c'hloar : en em rejouissa a raïnt en ho flijadur hac en ho repos.

Meulediou Doue a vezo bepret en ho guenou : hac etre ho daouarn a vezo cleier pere a drouc'ho en daou-du.

Evit tenna venjanç eus an dud infidel, hac evit punissa ar bobl a vezo bet control dezo.

Evit liamma evel esclavet ar rouanez hac an noblançou eus ar bobl-se, ha lacat an honarn var ho zreid ha var ho daouarn.

Evit executi an arret a so scrifet en ho enep : chetu enn ar c'hloar a reserv Doue d'he oll servijerien fidel.

## *Psalm.* 150.

LAudate Dominum in sanctis ejus : laudate eum in firmamento virtutis ejus.

Laudate eum in virtutibus ejus : laudate eum secundùm multitudinem magnitudinis ejus.

Laudate eum in sono tubæ : laudate

MEulit an Autrou Doue er plaçou santel ma ra he zemeuranç : meulit-en var an tron ferm eus he buissanç.

Meulit-en eus he vertuziou hac eus he œuvrou admirabl : meulit-en hervez ae c'hrandeur eus he vajeste infinit.

Meulit-en gant ar son eus an drompil : meulit-en gant an instrumanchou ha salmou hac a vusic.

Meulit-en gant an dabourin hac ar flent chœur ; meulit-en gant ar violonçou hac an orgou.

Meulit-en gant ar son agreabl eus ar cimbalennou ; meulit-en o fini gant ho eariou a rejouissanç. Ra deui quement tra so da veuli an Autrou Doue.

Gloar d'an Tad, etc.

*Ant.* Caër oc'h hac agreabl meurbet, merc'h a Jerusalem ; terrubl oc'h ivez evel un armé renquet evit combati.

eum in psalterio et cytharâ.

Laudate eum in tympano et choro : laudate eum in chordis et organo.

Laudate eum in cymbalis benesonantibus , laudate eum in cymbalis jubilationis : omnis spiritus laudet Dominum.

Gloria Patri, etc.

*Ant.* Pulchra es et decora, filia Jerusalem, terribilis ut castrorum acies ordinata.

***Chabistr bian.*** Cant. 1.

AR merc'het a Sion o velet ar Verc'hes, ho deveus hi publiet evit an eürussa crouadures, hac ar rouaneset ho deveus hi meulet ive.

℟. Rentomp graçou da Zoue.

VIderunt eam filiæ Sion : et beatissimam prædicaverunt eam, et reginæ laudaverunt eam.

℟. Deo gratias.

***Var an ton latin.***

O Itron glorius meurbet ,
Dreist an oll astrou exaltet !
Gant al lez sacr , c'houi a vagas ,
Eus ho tivrou , nep ho crouas.
Ar pez e deus Eva collet ,
Gant ho froez boc'h eus-en recouvret ;
Dreizoc'h ec'h antreo en êvou
Ar re a vouel d'ho fec'hejou.

***Hymnus.***

O Gloriosa Domina , Excelsa super sidera ,
Qui te creavit providè , Lactâsti sacro ubere.
Quod Eva tristis abstulit , Tu reddis almo germine; lu-

trent ut astra flebiles, Cœli fenestra facta es.

Tu regis alti janua; Et porta lucis fulgida: Vitam datam per Virginam, Gentes redemptæ, plaudite.

Gloria tibi, Domine, Qui natus es de Virgine, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula.

Amen.

C'houi ê dor ar Roue souveren,
C'houi eo ar porz a sclerijen;
Dreizoc'h e roet deomp ar vuez,
Ni ho meul oll gant levenez.

Dec'h-hu, hon Autrou benniguet,
So gant ur Verc'hes bet ganet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel.

Evellen bezet grêt.

℣. Benniguet oc'h dreist an oll merc'hed.

℟. Ha benniguet eo ar frôez eus ho cof.

*Ant.* Mam eürus da Zone.

℣. Benedicta tu in mulieribus.

℟. Et benedictus fructus veutris tui.

*Ant.* Beata Dei Gentrix.

*Cantic Zacharias, tad S. Ian-Vadezour.* Luc. 1.

Benedictus Dominus Deus Israël, etc.

Meulet ra vezo da viquen. Doue hon Autrou Doue.

*Ar rest eus ar C'hantic-ma gueffot tu-ma varlerc'h en fin Ofiç ar Sacramant.*

*Ant.* Beata Dei Genitrix Maria, Virgo perpetua, templum Domini, sacrarium Spiritûs Sancti, sola sine exemplo placuisti Domino nostro Jesu-Christo; ora pro populo, interveni pro clero,

*Ant.* Mam eürus da Zoue, Mari, bepret guerc'hes, templ d'hon Autrou, demeuranç sacr d'ar Speret Santel, c'houi hoc'h-unan dre ur brivilej hep exempl hoc'h eus bet an eur da blijout d'hon Autrou Jesus-Christ, pedit evit ar bobl, besit alvocades evit an dud a Ilis, intercedit evit ar merc'het devot.

Autrou Doue, ho pezet truez onzomp.

ouzomp. Jesus-Christ, ho pezet truez ouzomp. Autrou Doue, ho pezet truez ouzomp.

intercede pro devoto femineo sexu.

Kyrie, eleïson. Christe, eleïson. Kyrie, eleïson.
℣. Domine, exaudi orationem meam.
℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Pedomp.*

O Va Doue, c'houi pehini so falveset deoc'h en em c'hrase den ho Map en cofar verc'hes glorius Vari, hervez ma annonças dezi an Æl; grit, ni ho supli, evel ma credomp ervad eo guir Vam da Zoue, ma vezimp sicouret dre an intercession anezi dirac ho majeste. Ar c'hraç-se a c'houlennomp dre ar memes Jesus-Christ hon Autrou.

Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

Deus, qui de beatæ Mariæ Virginia utero Verbum tuum, Angelo nuntiante, carnem auscipere voluisti: præsta supplicibus tuis, ut, qui verè eam genitricem Dei credimus, ejus apud te intercessionibus adjuvemur. Per eumdem Christum Dominum nostrum. Amen.

*Goude an Oræson-ma e vez lavaret epad ar bloaz (nemet an Azvent), an Antifonen, ar Verset, ar Respont hac an Oræson-all-ma so ama varlerc'h, evit en em recommandi d'an oll Sænt.*

*Ant.* Oll sænt Doue, plijet gueneoc'h intercedi evit hor silvidiguez hac evit silvidiguez an oll.

℣. En em rejouissit en Autrou Doue, ha lammit gant joa entrezoc'h, tud just.

℟. Ha liquit ho cloar en he vajeste, c'houi oll pere so eun ha leal a galon.

*Ant.* Sancti Dei omnes, intercedere dignemini pro nostrâ omniumque salute.

℣. Lætamini in Domino, et exultate, justi.

℟. Et gloriamini, omnes recti corde.

T

*Oremus.*

PRotege, Domine, populum tuum, et apostolorum tuorum Petri et Pauli et aliorum Apostolorum patrocinio confidentem perpetuâ defensione conserva.

*Pedomp.*

PRotejit, Autrou va Doue, ho pobl, ha dre ar fiziançpehini en deveus en intercession eus hoc'h ebestel Per ha Paul, hac hoc'h ebestel all, conservit-en gant un assistanç continuel.

OMnes sancti tui, quæsumus, Domine, nos ubiquè adjuvent, ut, dùm eorum merita recolimus, patrocinia sentiamus, et pacem tuam nostris concede temporibus, et ab Ecclesiâ tuâ cunctam repelle nequitiam; iter, actus et voluntates nostras, et omnium famulorum tuorum in salutis tuæ prosperitate dispone; benefactoribus nostris sempiterna bona retribue, et omnibus fidelibus defunctis requiem æternam concede. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate, etc.

NI hosupli, Autrou va Doue, ma teui hoc'h oll sænt d'hor sicour en peb occasion, ha pa enoromp ar meritou anezo, grit ma santimp ho assistanç, ha roït ho peoc'h deomp epad hon amser, ha pellaït diouz hoc'h Ilis peb seurt malis ha mechancete; cunduit hor c'hamejou, hon actionou hac hon desirou, ha re hoc'h oll servijerien en hent eus hor silvidiguez gant prosperite: accordit ar madou eternel en recompans da guement a ra vad evidomp; ha roït d'an oll anaon fidel decedet ar repos eternel. Dre hon Autrou J.-C. ho Map, pehini a vev hac a ren gueneoc'h, en union ar Speret Santel, tri ferson en un Doue hepquen, hep fin da jamæs. Amen.

*Eleac'h an Oræson-ma diaraoc evit en em recommandi d'an oll Sænt epad ar bloaz, e vezo lavaret hou-ma so varlerc'h gant he antifonen, ha Verset hac he Respont epad an Avent epquen.*

*Ant.* Chetu hon Autrou o tleout dont er bed-ma, bac he oll sænt assambles gantâ, bac e vezo en deiz-se ur sclerijen vras. Meulit an Autrou Doue.

℣. Chetu hon Autrou o tleout apparissa var ur gouabren venn.
℟. Ha millionou sænt assambles gantâ.

*Pedomp.*

NI ho supli, va Doue, da burifia hon eneon, oc'h ho bisita dre ho craç, evit d'ar fin pa deui ho Map Jesus-Christ hon Autrou gant he oll sænt, ma cafu ennomp un demeuranç preparet evitan. En pehini a vev hac a ren gueneoc'h en union ar Speret Santel, tri ferson en un Doue epquen epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

℣. Autrou Doue, exaucit va oræson.
℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.
℣. Bennigomp ha meulomp an Autrou Doue.
℟. Rentomp graçou da Zoue.
℣. Ra blijo gant Doue dre he drugarez lacat an anaon fidel da repos en peoc'h.

℟. Evelse bezet grêt.

*Ant.* Eccè Dominus veniet, et omnes sancti ejus cum eo, et erit in die illâ lux magna. Alleluia.

℣. Eccè apparebit Dominus super nubem candidam.
℟. Et cum eo sanctorum millia.

*Oremus.*

COnscientias nostras, quæsumus, Domine, visitando purifica; ut veniens Jesus-Christus Filius tuus Dominus noster cum omnibus sanctis, paratam sibi in nobis inveniat mansionem. Qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs, etc.

℣. Domine, exaudi orationem meam.
℟. Et clamor meus ad te veniat.
℣. Benedicamus Domino.
℟. Deo gratias.
℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace.
℟. Amen.

*Er memes fæçon-ma e finissot peb-unan eus an Ofiçou hac an Heuriou all d'ar Verc'hes , pere so ama varlerc'h , hac er fin abarz quitaat , goude beza lavaret* Fidelium animæ , etc. , *e leverrot pe an* Alma Redemptoris, *pe ar* Regina Cœli , *pe ar* Salve, Regina , *pere so tuma varlerc'h en fin* Complidou ar Sul , *peb-hini d'he amser evel ma ê merquet eno ive , ha neuse ec'h echuot dre ac c'homsou-ma.*

| | |
|---|---|
| ℣. Divinum auxilium maneat semper nobiscum. | ℣. Ar sicour a Zoue ra chouimo beprat gueneomp. |
| ℟. Amen. | ℟. Evellen bezet grêt. |

Matinesou *ha* Laudes *a ellot da lavaret ne deus forz pe diouz an nôs pe diouz ar mintin : hoguen an Heuriou munut ,* Prim , Tierç , Sext *ha* Non , *a dleit da lavaret en deiz , daoust deoc'h pe dioua-tu abarz paoues , peautramant peb-hini e part.*

## AN HEURIOU MUNUT

### EUS A OFIÇ BRAS

# AR VERC'HES.

### EVIT PRIM.

| | |
|---|---|
| Ave , Maria , etc. | Me ho salud , Mari , etc. |
| DEus , in adjutorium meum intende : Domine , ad adjuvandum me festina. | BExit attaotif, me ho ped ,<br>Va Doue,d'am sicour bepret;<br>Autrou , plijet gueneoc'h hasta<br>Dont em izom d'am assista. |
| Gloria Patri , et Filio , et Spiritui Sancto. | Enor ha gloar da Zoue an Tad ,<br>Ar memes gloar da Zoue ar Map ,<br>Ha d'ar Speret Santel ive ,<br>Tri ferson distinc en un Doue. |

Ar c'hloar a so bet a viscoaz,
Ra vezo rentet bremâ c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.

Va Doue, evelse bezet grêt,
Ha ra viot trugarequeet;
Meuleudi deoc'h, Autrou santel,
Ha roue a c'hloar eternel.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum.

Amen.

Alleluia. *Pe autramant :* Laus tibi Domine, rex æternæ gloriæ.

*An Hymn*, var an ton Latin.

HO pêt memor, Salver ar bed,
Hoc'h eus guechall bet quemeret
Ur c'horf henval ouz hon hini,
Ganet eus ar Verc'hes Vari.

Santes Mari, mam a druez,
Mam a c'hraç hac a drugarez,
Diouz hon adversour hor mirit,
Hac er maro hon recevit.

D'ec'h-hu, hon Autrou beniguet,
So ganet ur Verc'hes bet ganet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel
Evellen bezet grêt

*Ant.* Diguemeret eo.

*Hymnus.*

MEmento, salutis auctor, Quòd nostri quondam corporis, Ex illibatâ Virgine Nascendo, formam sumpseris.

Maria, mater gratiæ, Mater misericordiæ, Tu nos ab hoste protege, Et horâ mortis suscipe.

Gloria tibi, Domine, Qui natus es de Virgine, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna Sæcula. Amen.

*Ant.* Assumpta est Maria.

*Psalm.* 86.

VA Doue, evit ar c'hloar eus hoc'h hano ma sauveteit; ha disquezit ho puissanç o aouten va c'haua enep va adversourien.

Va Doue, exaucit va oræson, aelaouit ervat ar glem a ran ouzoc'h.

DEus in nomine tuo salvum me fac: et in virtute tuâ judica me.

Domine, exaudi orationem meam :

auribus percipe verba oris mei.

Quoniam alieni insurrexerunt adversùm me, et fortes quæsierunt animam meam : et non proposuerunt Deum antè conspectum suum.

Eccè enim Deus adjuvat me : et Dominus susceptor est animæ meæ.

Averte mala inimicis meis : et in veritate tuâ disperde illos.

Voluntariè sacrificabo tibi, et confitebor nomini tuo, Domine : quoniam bonum est.

Quoniam ex omni tribulatione eripuisti me : et super inimicos meos despexit oculus meus.

Gloria Patri, etc.

Racar re a sonje d'in e c'halsen fiziout enno, a so savet evel estranjourien em enep, hac e deus adversourien gre o glasq va ene, ha ne gonsideroot quet ema Doue o sellet outho.

Chetu couscoude va Doue o tont d'am sicour; erru eo va Autrou d'am c'hemeret dindan he brotection.

Distroït eta divarnon, va Doue, an droug e fell d'am adversourien da ober d'in ; grit ma couezo var ho fenn hn-unan, ha distrujit-hi hervez ar fidelite hac ar virionez eus ho promesse.

Neuse vezo ec'h offrin deoc'h gant joa ar sacrifiç d'ho trugarecaat, hac e veulin hoc'h hano, va Autrou, abalamour ma'z oc'h mad.

Abalamour ma hoc'h eus ma zennet a bep affliction, ha ma lequeet en stad da sellet hardi ouz nep am persecute.

Gloar d'an Tad, etc.

## *Psalm.* 84.

BEnedixisti, Domine, terram tuam : avertisti captivitatem Jacob.

Remisisti iniquitatem plebis tuæ : operuisti omnia peccata eorum.

SQuillet hoc'h eus, va Autrou, ho penediction var ho touar : lequeet hoc'h eus fin en captivite Jacob.

Pardonet hoc'h eus ho c'hrimou d'ho pobl : goloet hoc'h eus tout ho fec'hejou.

Calmet hoc'h eus antieramant

ho coler : arretet hoc'h eus ar vanjanç eua hoc'h indignation.

Phijet gueneoc'h eta hor c'honvertissa, va Doue hor Salver, ha distrei ho coler divarnomp evit mad.

Ha bepret e viot-hu fachet ouzomp ni? hac astenn a reot-hu ho coler var ho pobl a raç-e-raç ?

Va Doue, c'houi o tistrei ouzomp a roï deomp ar vuez; hac ho pobl en em rejouisso enoc'h.

Disquezit, va Autrou, ho trugarez en hon andret : ha roït deomp ho craç a silvidiguez.

Me a selaouo petra lavaro an Autrou va Doue d'in em interior; abalamour ma comao d'in a beoc'h evit he bobl.

Lavaret a raï d'in, e tilivro he servijerien fidel eus ho foan, hac eo en em reconcilio gant ar re pere a zistro outan en ho c'halon.

Hac evit guir tost eo d'ar re pere ho deveus he zoujanç evit ho sauvetei; hac a teui souden hor bro da veza un demeuranç d'he c'hloar.

An drugarez hac ar virionez a ao en em rancontret ; ar justiç hac ar peoc'h a ao en em vriateet.

Ar virionez a ao aortiet eus an douar : hac ar justiç divin e deveus grêt ur sell favorabl ouzomp eus an eê.

Rac an Autrou Doua a squillo

Mitigâsti omnem iram tuam : avertisti ab irâ indignationis tuæ

Converte nos, Deus salutaris noster : et averte iram tuam à nobis.

Nunquid in æternum irasceris nobis ; aut extendes iram tuam à generatione in generationem ?

Deus tu conversus vivificabis nos : et plebs tua lætabitur in te.

Ostende nobis, Domine, misericordiam tuam : et salutare tuum da nobis.

Andiam quid loquatur in me Dominus Deus : quoniam loquetur pacem in plebem suam.

Et super sanctos suoa : et in eos qui convertuntur ad cor.

Verumtamen propè timentes eum salutare ipsius : ut inhabitet gloria in terrâ nostrâ.

Misericordia et

veritas obviaverunt sibi : justitia et pax osculatæ sunt.

Veritas de terrâ orta est : et justitia de cœlo prospexit.

varnomp he venediction : hac e roï hon douar he froez.

Ar justiç a ielô en he raoc, hac en a guerzo d'he heul dre an hent e devezo preparet dezan.

Gloar d'an Tad, etc.

Etenim Dominus dabit benignitatem : et terra nostra dabit fructum suum.

Justitis antè eum ambulabit : et ponet in viâ gressus suus.

Gloria Patri, etc.

### *Psalm.* 116.

LAudate Dominum, omnes gentes : laudate eum, omnes populi.

Quonism confirmsta est super nos misericordia ejus : et veritas Domini manet in æternum.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæculs sæculorum.

Amen.

MEulit an Autrou Doue, quement seurt noueanç-tud so var an douar : meulit-en oll c'houi entrezoc'h pobl.

Abalamour ma en deveus confirmet he drugarez en hon andret : ha ma chom fidel ar virionez eus he bromessa eternelamant.

Gloae d'an Tad, hs d'ae Msp, ha d'ar Speret Santel.

Evel ma'z oa viscoaz ha brems ha bepret, hac epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

*Ant.* Diguemeret eo Mari en eê ; an Ælez en em rejouis, o rei meuleudion ha benedictionou d'an Autrou Doue.

*Ant.* Assumpta est Maria in cœlum, gaudent Angeli, laudantes benedicunt Dominum.

| *Chabistr bian.* | *Cap.* Cant. 6. |
|---|---|
| Plou ê hon-nez pehini en em avanç etrese an eê evel ar goulaoui-deiz, pa gommanç se-vel, hac hi caër evel al loar, aclear ha laouen evel an heol, terrubl evel un arme renquet da gombati? | Quæ est ista quæ progreditur quasi aurora consurgens, pulchra ut luna, electa ut sol, terribilis ut castrorum acies ordinata? |
| ℟. Graçou da Zoue. | ℟. Deo gratias. |
| ℣. Bezet agreabl gueneoc'h ma ho meuli, Guerc'hes sacr. | ℣. Dignare me laudare te, Virgo sacrata. |
| ℟. Roït vertuz d'in enep hoc'h adversourien. | ℟. Da mihi virtutem contrà hostes tuos. |
| Autrou Doue, ho pezet truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pezet truez ouzomp. Autrou Doue, ho pezet truez ouzomp. | Kyrie, eleïson. Christe, eleïson. Kyrie, eleïson. |
| ℣. Va Doue, exaucit va oræson. | ℣. Domine, exaudi orationem meam. |
| ℟. Ha grit ma erruo ar c'hri eus va feden betec enoc'h. | ℟. Et clamor meus ad te veniat. |
| *Pedomp.* | *Oremus.* |
| O Va Doue, c'honi pehini hoc'h eus prijet choas ar c'horf virginal eus ar Verc'hes glorius Vari evel un templ da ober ho temeuranç enna; grit, ni ho supli, ma vezimp goarantisset dindan he frotection, evit ma enorimp ar memor anezi gant or joa bras. C'houi, va Salver, pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant an Tad hac ar Speret Santel epad an eternite. | Deus, qui virginalem aulam beatæ Mariæ Virginis, in quâ habitares, eligere dignatus es; da, quæsumus, ut suâ nos defensione munitos, jucundos facias suæ interesse commemorationi. Qui vivis et regnas cum Deo Patre in unitate Spiritûs Sancti, |
| Evellen bezet grêt. | |

| | |
|---|---|
| Deus; Per omnia sæcula sæculorum. Amen. | ℣. Autrou Doue, exaucit, etc. ℟. Ha grit ma erruo, etc. |
| ℣. Domine, exaudi, etc. | ℣. Bennigomp ha meulomp an Autrou. |
| ℟. Et clamor meus ad te veniat. | ℟. Graçou da Zoue. |
| ℣. Benedicamus Domino. ℟. Deo gratias. | ℣. Ra reposo en peoc'h an anaon fidel dre ar drugarez a Zoue. ℟. Evellen bezet grêt. |

℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. ℟. Amen.

---

## EVIT TIERÇ.

| | |
|---|---|
| Ave, Maria, etc. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Deus, in adjutorium meum, etc. | Bezit attantif, me ho ped, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Enor ha gloar da Zoue, etc. |
| *Hymnus.* | *Hymn.* |
| Memento, salutia auctor, etc., *p.* 329. | Ho pêt memor, Salver, etc. *Keel diaraoc en Prim.* |
| *Ant.* Maria Virgo. | *Ant.* Ar Verc'hes Vari. |

*Psalm.* 119.

| | |
|---|---|
| Ad Dominum, cùm tribularer, clamavi. | Etrese Doue em eus criet D'ar poent ma vezen afflijet. |

*Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot en ofiç an Hano a Vari er bajen deceet eus an heuriou-ma.*

*Psalm.* 120.

| | |
|---|---|
| Levavi oculos meos, etc. | Savet em eus a galon vad Etrese'n eê va daoulagad. |

*Ar rest eus ar Sal-ma a gueffot ama varlerc'h en Gousperou an Anaon evit trede salm.*

*Psalm.* 121.

| | |
|---|---|
| Lætatus sum in his, etc. | Va c'halon so rejouisset Gant ar pez so d'in annoncet. |

*Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot ama varlerc'h en Gousperou ar Verc'hes evit trede salm.*

*Ant.* Ar Verc'hes Vari a so bet diguemeret er palæs celestiel, eleac'h ma'z eo azezet roue ar rouanez var un tron ornet a stered.

*Ant.* Maria Virgo assumpta est ad æthereum thalamum, in quo rex regum stellato sedet solio.

### *Chabistr bian.*

ER fæçon-ma oun en em rentet ferm en Sion, hac oun en em reposet er guer santel-se, ha va fuissanç a so etablisset en Jerusalem.

℟. Graçou da Zoue.

℣. Ar c'hraç a so squillet var ho musellou, Guerc'hes Vari.

℟. Evelse ive oc'h benniguet gant Doue evit eternite.

Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp.

℣. Plijet gueneoc'h, hon Autrou, exauci va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

### *Capit.* Eccl. 24.

ET sic in Sion firmata sunt, et in civitate sanctificatâ similiter requievi, et in Jerusalem potestas mea.

℟. Deo gratias.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis.

℟. Propterea benedixit te Deus in æternum.

Kyrie, eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℣. Et clamor meus ad te veniat.

### *Pedomp.*

O Va Doue, c'houi pehini dre ar frouez e deveus douguet ar Verc'hes glorius Vari, hoc'h eus roet guir d'an dud er recompanç eus ar silvidiguez eternel; grit, ni hu supli, ma santimp en hon izom peguar puissant eo dirazoc'h an intarcassion eus an hini dra pehini hon eus

### *Oremus.*

DEus, qui salutis æternæ beatæ Mariæ virginitate fecundâ humano generi præmia præstitisti; tribue, quæsumos, ut ipsam pro nobis intercedare sentiamus, per

| | |
|---|---|
| meruimus auctorem vitæ suscipere Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus ; Per omnia sæcula sæculorum. Amen. | bet an eur da receo an auteur eus ar voez, hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic pehini, o veza Doue, a vev hac a ren gueneoc'h en unite ar Speret Santel hep fin da jamæs. Evellen bezet grêt. |

*Goude ar Oræson-ma e finissot er memes fæçon, ma velit finisset diaraoc en fin* Prim ; *ha toudememes e finissot* Sext *ha* Non, *pere so ama varlere'h.*

---

## EVIT SEXT.

| | |
|---|---|
| Ave, Maria. | Me ho salud, Mari, etc. |
| Deus, in adjutorium, etc. | Bezit attantif, me ho ped, etc. |
| Gloria Patri, etc. | Enor ha gloar da Zoue, etc. |
| *Hymnus.* | *Hymn.* |
| Memento salutis, etc. | Ho pêt memor, Salver, etc. *Evel diaraoc en Prim.* |
| *Ant.* In odorem. | *Ant.* Varlerc'h ar c'houez. |

### *Psalm.* 122.

| | |
|---|---|
| Ad te levavi oculos meos, qui, etc. | Varzu-ac-enoc'h, va Autrou, Pehini a chom en êvou. |

*Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot en fin ofiç an hano a Vari, er bajen* 15.

### *Psalm.* 123.

| | |
|---|---|
| Nisi quia Dominus erat in nobis, dicat nunc Israël : nisi quia Dominus erat in nobis. | PAnevet ma edo an Autrou Doue gueneomp, a ell da lavaret brema Israël : panevet ma edo an Autron Done gueneomp, pa edo an dud o sevel en hon enep, e vizemp bet martese devoret gant o ez veo. |
| Cùm exurgerent | |

Ar goler ma edont ouzomp a voa quer fuloret, ma vizent en tail d'hon abima evel en ur reverdi.

Tremenet e deveus hon ene dreist ar reverdi-se; hoguen panevet ar sicour a Zoue, ha ni ho bize gallet en em denna eneas eusan dour eleac'h n'edoa dounder ebet ?

Benniguet ha meulet ra vezo an Autrou Doue, pehini n'en deveus quet hon leset da breiz etre ho dent.

Achapet ê hon ene eus ho las: evel ma achap ul labouç a las ar chasserien.

Torret eo al las gant pehini e fallet hon attrap; ha ni a so dilivret.

Hoguen d'an Autrou Doue pehini en deveus hor sicouret, hac en deveus grêt an eê hac an douar, eo e tleomp hon dilivranç.

Gloar d'an Tad, etc.

homines in nos: fortè vivos deglutissent nos.

Cùm irasceretur furor eorum in nos: forsitan aqua absorbuisset nos.

Torrentem pertransivit anima nostra: forsitan pertransîsset anima nostra aquam intolerabilem.

Benedictus Dominus: qui non dedit nos in captionem dentibus eorum.

Anima nostra sicut passer erepta est: de laqueo venantium.

Laqueus contritus est: et nos liberati sumus.

Adjutorium nostrum in nomine Domini: qui fecit cœlum et terram. Gloria Patri, etc.

## Psalm. 124.

AR re a laca ho fiziançen Autrou Doue, a vezo ferm evel menez Sion: nep a chom e Jerusalem, ne gouezo biquen dindan an effort eus he adversourien.

Ar guear-se a so difennet gant ar meneziou pere a so en dro dezi: hac an Autrou Doue so en dro d'he bobl oc'h he gonservi beprei.

QUi confidunt in Domino, sicut mons Sion; non commovebitur in æternum qui habitat in Jerusalem.

Montes in circuitu ejus, et Dominus in circuitu po-

puli sui : ex hoc nunc et usquè in sæculum.

Quia non relinquet Dominus virgam peccatorum super sortem justorum : ut non extendant justi ad iniquitatem manus suas.

Benefac, Domine, bonis : et rectis corde.

Declinantes autem in obligationes, adducet Dominus cum operantibus iniquitatem : pax super Israël.

Gloria Patri, etc.

Rac an Autrou Doue ne leso quet ato ar bec'herien da zomina var an dud just, gant aon na zeu ar re just ive d'en em abandoni erfin d'ar vechancete.

Plijet gueneoc'h, va Doue, ober vad d'ar re pere so mad ive, hac a so eun ha leal a galon.

Mæs evit ar re pere n'edont quet gant an hent eun, hac a so leun a droïdellou, an Autrou Doue ho lacaï e renq an dud fall : ra zisquenno ar peoc'h var Israël.

Gloar d'an Tad, etc.

*Ant.* Varlerc'h ar c'houez eus hoc'h onganchou precius, Guerc'hes, e redomp : ar plac'hedigou iaouanc ho deveus ur garantez vras ouzoc'h.

*Ant.* In odorem unguentorum tuorum currimus : adolescentulæ dilexerunt te nimìs,

*Cap. Eccl. 24.*

ET radicavi in populo honorificato, et in parte Dei mei hæreditas illius, et in plenitudine sanctorum detentio mea.

℟. Deo gratias.

℣. Benedicta tu in mulieribus.

℟. Et benedictus fructus ventris tui.

Kyrie, eleïson.

Christe, eleïson

*Chabistr bian.*

GRiziennet oun etouez ar bobl enorabl, p'eveus a hini an heritaij a so e partaij va Doue, hac es oun en em arretet en assamble eus an oll sænt.

℟. Graçou da Zoue.

℣. C'houi so benniguet dreist an oll merc'het.

℟. Ha benniguet eo ar froez eus ho cof.

Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp.

℣ Va Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

Kyrie, eleïson.
℣. Domine, exaudi, orationem, etc.

*Pedomp.*

VA Doue trugarezus, plijet gueneoc'h accordi deomp hoc'h assistanç en hor frajilite : hac evel ma enoromp ar memor eus ar Vam santel a Zoue, grit ma savimp eus hor pec'hejou gant ar sicour eus he intercession. Dre ar memes Jesus-Christ, ho Map unic hon Autrou, pehini a vev hac a ren gueneoc'h en unite ar Speret Santel, un Doue hepquen e tri ferson epad an oll eternite.

*Oremus.*

COncede, misericors Deus, fragilitati nostræ præsidium; ut qui sanctæ Dei genitricis memoriam agimus, intercessionis ejus auxilio à nostris iniquitatibus resurgamus; Per eumdem Dominum nostrum Jesum - Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus, per omnia, etc.

---

## EVIT NON.

Me ho salud, Mari, etc.
Bezit attantif, me ho pêt, etc.
Enor ha gloar da Zoue an Tad, etc.

Ave, Maria, etc.
Deus, in adjutorium, etc.
Gloria Patri, etc.

*Hymn*

Ho pêt memor, Salver, etc.
*Evel diaraoc e Prim.*
*Ant.* Caër oc'h.

*Hymnus.*

Memento salutis, etc.
*Ant.* Pulchra es.

*Psalm.* 125.

O veza dre c'hraç hon Doue Tennet eua a gaptivite, etc.

In convertendo Dominus captivitatem, etc.

***Ar rest eus ar Salm-ma a gueffut en ofiç an Hano a Vari diaraoc, er bajen 15, pe e Gousperou an Ebestel ama varlerc'h.***

*Psalm.* 126.

| | |
|---|---|
| Nisi Dominus ædificaverit domum, etc. | Labourat a raïmp ez vean, nemet an Autrou he-unan a labourre, etc. |

***Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot ama varlerc'h e Gousperou ar Verc'hes.***

*Psalm.* 127.

| | |
|---|---|
| Beati omnes qui timent Dominum, etc. | Peguen eürus eo quement re a vev en doujanç a Zoue, etc. |

***Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot ama varlerc'h e Gousperou ar Sacramant.***

| | |
|---|---|
| *Ant.* Pulchra es et decora, filia Jerusalem, terribilis ut castrorum acies ordinata. | *Ant.* Caër oc'h hac agreabl meurbet, merc'h a Jerusalem: terrubl oc'h ive evel un arme renquet e batail. |
| *Eccl.* 24. | *Chabistr bian.* |
| IN plateis sicut cinnamomum et balsamum aromatizans odorem dedi; quasi myrrha electa dedi suavitatem odoris. | ROet em eus ur c'houez dilicat evel ar c'hanel hac ar baum ar preciussa, hac ur c'houez douç evel ar myrrh an excellanta. |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Graçou da Zoue. |
| ℣. Post partum Virgo inviolata permanaisti. | ℣. Goude guenel ho Map, Guerc'hes, ez oc'h chomet ato pur ha divlam. |
| ℟. Dei Genitrix, intercede pro nobis. | ℟. Plijet gueneoc'h, Mam Doue, intercedi evidomp. |
| Kyrie, eleïson. Christe, eleïson. Kyrie, eleïson. | Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. |
| ℣. Domine, exaudi orationem meam. | ℣. Autrou Doue, plijet gueneoc'h ezauci va oræson. |
| ℟. Et clamor meus ad te veniat. | ℟. Ha grit ma erruo ar c'hri eus va feden betec enoc'h |

| *Pedomp.* | *Oremus.* |
|---|---|
| Autrou Doue, pardonit, ni ho supli, d'ho serviierien ho sec'hejou ; evit d'ar fin, evel ma ellemp quet plijout deoc'h dre hon actionou, ma vezimp salvet dre an intercession eus a Vam ho Map hon Autrou Jesus-Christ, pehini, o veza Doue, a vev hac a ren gueneoc'h en unite ar Speret Santel epad an oll eternite. | Famulorum tuorum, quæsumus, Domine, delictis ignosce, ut qui tibi placere de actibus nostris non valemus, Genitricis Filii tui Domini nostri Jesu-Christi intercessione salvemur. Per eumdem Dominum nostrum |

Evellen bezet grêt. Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum, etc.

## OFIÇ AR VERC'HES EN AZVENT.

*An Antifonennou diaraoc a vez lavaret epad ar bloaz da Laudes, d'an Heuriou munut ha da C'housperou ar Verc'hes, exceptet epad an Azvent hac adalec Nedelec betec ar Chandelour ; rac d'ar poenchouma e vez lavaret an Antifonennou-all a so ama varlerc'h. Da Laudes ha da C'housperou e quemerrot dious-tu uman eus an Antifonennou-ma araoc ha varlerc'h pep Salm, ha d'an Heuriou munut araoc ha varlerc'h an tri Salm eus a bep Heuriou, o quemeret an Antifonen guenta evit* Prim, *an eil Antifonen evit* Tierç, *an trede evit* Sext *hac ar bempet evit* Non ; *rac ar bederet Antifonen ne vez quet lavaret en Heuriou munut.*

*Antifonennou evit Laudes hac evit an Heuriou munut ha Gousperou en amser an Azvent.*

| 1. *Antifonen.* | 1. *Ant.* |
|---|---|
| Digacet ê bet an Æl Gabriël betec ar Verc'hes Vari pehini a voa demeset da Joseph. | Missus est Gabriël Angelus ad Mariam Virgi- |

nem desponsatam Joseph.

2. Ava, Maria, gratiâ plena, Dominus tecum: benedicta tu in mulieribus. Alleluia.

3. Ne timeas, Maria: invenisti gratiam apud Dominum; eccè concipies et paries Filium. Alleluia.

4. Dabit ei Dominua sedem David Patris ejus, et regnabit in æternum.

5. Eccè ancilla Domini, fiat mihi secundùm verbum tuum.

2. Me ho salud, Mari, leun a c'hraç, an Autrou so gueneoc'h; benniguet oc'h dreist an oll merc'hed. Doue ra vezo meulet.

3. N'ho pêt aon ebet, Mari; cafet hoc'h eus graç dirac an Autrou Doue: chetu c'houi o tleout conceo ha guenel he Vap. Doue ra vezo meulet.

4. An Autrou Doue a roï dezan tron David he dad, hac e renô eternelamant.

5. Chetu me ama servijeres d'an Autrou; bezet grêt em andret hervez ho quer.

*Isaïæ 11.*

EGredietur virga de radice Jesse, et flos de radice ejus ascendet: et requiescet super eum Spiritus Domini.

℟. Deo gratias.

*Chabistr bian evit an Avent.*

SOrtial a raï ur vourjonen eus a c'hrizien Jesse, hac a savo eus ar c'hrizien-se ur boquet, var pehini e reposo Spéret an Autrou Doue.

℟. Graçou da Zoue.

*Ar memes Hymn*, O gloriosa Domina, *pehini so diarauc evit* Laudes, *a vez ives lavaret epad an Avent ha da bep amser; hac e fin an Hymn e leverrot ar verset hac an antifonen-ma.*

℣. Benedicta tu in mulieribus.

℟. Et benedictus fructus ventris tui.

℣. Benniguet oc'h dreist an oll merc'hed

℟. Ha benniguet eo ar froez eus ho cof.

*Antifonen evit ar* Benedictus *da Laudes, evit ar*

Magnificat *da C'housperou, hac evit* Nunc dimittis *da Gomplidou.*

Ar Speret Santel a zisquenno enoc'h, Mari; n'ho pezet aon ebet: douguen a reot en ho ereis Map Doue. Meulet ra vezo.

Autrou Doue, ho pêt truez, etc.

Va Doue, plijet gueneoc'h, etc.

*Pedomp.*

VA Doue, c'houi pehini hoc'h eus teurvezet e teusje ar Verb eternel ho Map d'en em incarni e cof ar Verc'hes glorius Vari, evel ma annonças dezi an Æl; grit, ni ho supli, pa gredomp erfad eo guir Vam da Zoue, ma vezimp sicouret gant be intercession dirac ho majeste. Ni her goulen dre ar memes Jesus-Christ ho Map unic hon Autrou, pebini, o veza Doue, a vev hac a ren gueneoc'h en unite ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

Spiritus Sanctus in te descendet, Maria: ne timeas; habebis in utero Filium Dei. Alleluia.

Kyrie, eleïson, etc.
Domine exaudi, etc.

*Oremus.*

DEus, qui de beatæ Mariæ Virginis utero Verbum tuum, Angelo nuntiante, carnem suscipere voluisti: præsta supplicibus tuis, ut qui verè eam Genitricem Dei credimus, ejus apud te intercessionibus adjuvemur; Per eumdem Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus, etc.

*Ar memes oræson-ma a vez lavaret en oll Heuriou all epad an Azvent; goude pehini e leverrot ivez an antifonen hac an oræson-all ma so varlerc'h, da* Laudes *ha da* Gousperou.

*Antifonen hac oræson evit an oll Sænt.*

CHetu hon Autrou prest da zont d'hor barn, hac he oll sænt assambles gantâ; hac e vezo ur sclerijen vras en deiz-se.

ECcè Dominus veniet, et omnes sancti ejus cum eo; et erit in die

illâ lux magna. Alleluia.

℣. Eccè apparebit Dominus super nubem candidam.

Meulit an Autrou Doue.

℣. Chetu hon Autrou prest d'en em apparissa var ar gouabren venn.

℟. Ha millionou a sænt gantâ.

℟. Et cum eo sanctorum millia.

*Oremus.*

COnscientias nostras, quæsumus, Domine, visitando purifica, ut veniens Jesus Christus Filius tuus Dominus noster cum omnibus sanctis, paratam sibi in nobis inveniat mansionem;. Qui tecum vivit et regnat, etc.

*Pedomp.*

PUrifiit, va Doue, ni ho supli, hon eneou, oc'h ho bisita dre ho craç, evit pa deui ho Map J.-C. hon Autrou gant he oll sænt, ma cafo enomp un demeurançdîn preparet d'he receo. En pehini, o veza Doue, a vev hac a ran gueneoc'h en unite ar Spered Santel epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

*Ad* PRIMAM.

*Ant.* Missus est Gabriël.

*Evit* PRIM.

*Antif.* Digacet ê bet an Æl Gabriël.

*Isaïæ.*

ECcè Virgo concipiet et pariet Filium, et vocabitur nomen ejus Emmanuel. Butyrum et mel comedet ut sciat reprobare malum et eligere bonum.

℟. Deo gratias.

℣. Dignare me laudare te, Virgo sacrata.

*Chabistr bian.*

CHetu ur Verc'hes o tleout conceo ha guenel ur Map, pehini a vezo hanvet Emmanuel, da lavaret eo, Doue gueneomp. Aman ha mel a zebro, evit ma vonezo caout horrol ouz an droug ha choas ar mad.

℟. Graçou da Zoue.

℣. Ho pezet agreabl e teuen d'ho meuli, Guerc'hes sacr.

℟. Roït vertuz d'in enep hoc'h adversourien.

℟. Da mihi virtutem contrà hostes tuos.

*Ad* TERTIAM.

*Ant.* Ave, Maria.

*Evit* TIERÇ.

*Ant.* Me ho salud, Mari etc

*Chabistr bian.*

Sortial a raï ur vourjonen, etc.

*Isaïæ* 11.

Egredietur virga, etc.

*Ar Chabistr-ma a so diaraoc het-a-het e* Laudes *evit an Azvent.*

℣. Squillet eo ar c'hraç var ho musellou, Guerc'hes.

℟. Abalamour da se en deveus Doue roet deoc'h he venediction evit un eternite.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis.

℟. Propterea benedixit te Deus in æternum.

*Evit* SEXT, *Antifonen.*

N'ho pêt aon ebet, Mari, etc.

*Chabistr bian.*

AN Autrou Doue a roï dezan tron David he dad, hac e reno e ti Jacob eternelamant hep e vezo fin ebet d'he rouantelez.

℟. Graçou da Zone.

℣. Benniguet oc'h, etc.

*Ad* SEXT., *Ant.*

Ne timeas, Maria.

*Capitul.* Luc 1.

DAbit ei Dominus Deus sedem David patris ejus, et regnabit in domo Jacob in æternum, et regni ejus non erit finis. ℟. Deo gratias.

℣. Benedicta tu, etc.

*Evit* NON, *Antifonen.*

Chetu me ama servijeres, etc.

*Chabistr bian.*

Chetu ur Verc'hes o tleout conceo ha guenel, etc.

*Ad* NONAM, *Ant.*

Eccè ancilla Domini.

*Isaiæ.*

Eccè Virgo concipiet, etc.

*A gueffot nma an nebeudic diaraoc evit* Prim.

℣. Ea lan Autrou a annonças da Vari.

℟. Hac e concevas dre vertuz ar Speret Santel.

Autrou, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou, ho pêt truez ouzomp.

℣. Autrou, exaucit va oræson.

℣. Angelus Domini nuntiavit Mariæ.

℟. Et concepit de Spiritu Sancto.

Kyrie, eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.

℣. Domine, exaudi orationem, etc.

| *Oremus.* | *Pedomp.* |
| --- | --- |
| Deus, qui de beatæ Mariæ Virginis, etc. | Va Doue, c'houi pehini hoc'h eus teurvezet e teusje ar Verb, etc. *Evel diaraoc.* |

## OFIÇ AR VERC'HES GOUDE NEDELEC.

*Adalec nosquent Nedelec betec an deiz quenta varlerc'h gouel ar Chandelour e vez lavaret Ofiç ar Verc'hes er memes fæçon evel diaraoc an Azvent, exceptet an Antifonennou hac an Oræson a so varlerc'h ama, pere a vez lavaret eta adalec Nedelec betec ar Chandelour inclusivamant, da lavaret eo, o compren ive Nedelec hac ar Chandelour.*

*Antifonennou evit Laudes, evit an Heuriou-munud ha Gousperou adalec nosquent Nedelec betec an deiz quenta varlerc'h ar Chandelour.*

| 1. *Ant.* | 1. *Antifonen.* |
| --- | --- |
| O Admirabile commercium! Creator generis humani animatum corpus sumens, de Virgine nasci dignatus est; et procedens homo sine semine, largitus est nobis suam deitatem. | O Commerç hac union admirabl etre Doue hac an dud! Crouer an natur humen o quemeret ur c'horf hac un ene, en deveus prijet beza ganet eus ur Verc'hes; hac o veza en em c'hrêt den, hep e ve bet concevet evel an dud all, en deveus hon rentet participant en he zivinite. |
| 2. Quandò natus es ineffabiliter ex Virgine, tunc impletæ sunt Scripturæ: sicut pluvia in vellus descendisti, ut sal- | 2. Pa'z oc'h bet ganet en ur fæçon miraculus eus a ur Verc'hes: neuse ar Scritur a so bet accomplisset: evel ar glao var ar gloan oc'h bet disquennet eus an eê da savetei an natur humen; |

dont a reomp eta d'ho meuli ha d'ho trugarecat, hon Doue.

3. Ar vojen en pehini eo devoa guelet Moyses an tân hep he devi, a ra dromp anaout penaus eo bet conservet ar virginite meulabl ac'hanoc'h hep be za blecet morce-tout; Mam Doue, plijet guencoc'h intercedi evidomp.

4. Bourjonet eo grizien Jesse; ur stereden a so savet eus a di Jacob; ur Verc'hes e deveus ganet hor Salver: ni ho meul eta, hon Doue.

5. Chetu ganet deomp gant Mari ur Salver, hac evel ma lirr guelas Ian-Vadezour, e commanças da grial, o lavaret: Chetu ama Oan Doue, chetu ama an hini a effaç pec'hejou ar bed. Meulit an Autrou Doue.

vum faceres genus humanum, te laudamus, Deus noster.

3. Rubum quem viderat Moyses incombustum, conservatam agnovimus tuam laudabilem Virginitatem: Dei Genitrix, intercede pro nobis.

4. Germinavit radix Jesse; orta est stella ex Jacob; Virgo peperit Salvatorem: te laudamus, Deus noster.

5. Eccè Maria genuit nobis Salvatorem, quem Joannes videns exclamavit dicens: Eccè Agnus Dei, eccè qui tollit peccata mundi. Alleluia.

*Antifonen evit ar C'hantic* Benedictus Dominus.

UR myster admirabi a so discleriet deomp hirio; an natur humen dre un nevezinti vras a so unisset gant an natur divin; Doue so en em c'hrêt den: c'homet eo ar pez ma'z oa; hac ar pez na d'oa quet en deus queneret, hep en deveus souffret na quemmesq na division evit qiement-se.

Autrou Doue, ho pêt truez ou

Mirabile mysterium declaratur hodiè; innovantur naturæ, Deus homo factus est: id quod fuit permansit, et quod non erat assumpsit, non commixtionem passus, neque divisionem.

Kyrie, eleïson.
Christe, eleïson.
Kyrie, eleïson.
℣. Domine, exaudi orationem meam.
℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Oremus.*

Deus qui salutis æternæ beatæ Mariæ Virginitate fecundâ humano generi præmia præstitisti; tribue, quæsumus, ut ipsam pro nobis intercedere sentiamus, per quam meruimus auctorem vitæ suscipere Dominum nostrum Jesum-Christum, Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus, per omnia sæcula sæculorum. Amen.

zomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp.

℣. Va Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hr eus va ſeden betec enoc'h.

*Pedomp.*

O Va Doue, c'houi pehini dre ar froez e deveus dougue ar Verc'hes glorius Vari, hoc'h eus roet guir d'an dud er recompanç eus ar silvidiguez eternel; grit, ni ho supli, ma santimp en hon izom peguer puissant eo dirazoc'h an intercession eus an hini pe dre hini hon eus bet an eur da receo an auteur eus ar vuez, hon Autrou Jesus-Christ, he Map unic, pehini, o veza Doue, a vev hac a ren gueneoc'h er unite ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

*Ar memes oræson-ma a vez lavaret en oll Heuriou-munud hac e Gousperou ar Verc'hes epad an amser hon eus merquet ama, goude pehini e leverro ar memor eus ar Sænt e Laudes hac er Gousperou: hac an Heuriou munut goude an Azvent ho deveus ar memes Chabistrou bian evel diaraoc an Azvent. Mæs eût ar* Magnificat *e Gousperou, hac evit* Nunc dimittis *e Complidou, et leverrot an Antifonennou-ma.*

*An.*

*Ant. evit ar* Magnificat *hac evit* Nunc dimittis.

CHetu ur myster bras, pehini a ro deomp leac'h da esperout an heritaij eus ar barados! Cof ur plac'h guerc'h a so deut da veza un templ da Zoue. Ar Verb eternel ne d'ê qoet en em souillet evit quemeret ur c'horf en he c'hreis ; quement seurt pobl a so a zeuiô d'he anaout, o lavaret : Ra viot meulet ha glorifiet hon Autrou.

MAgnum hæreditatis mysterium, templum Dei factus est uterus nesciens virum : non est pollutus ex eâ carnem assumens ; omnes gentes venient dicentes : Gloria tibi, Domine.

---

## D'AN AMSER PASCAL,

*Da lavaret eo, adalec nosquent dissul Phasq da C'housperou bete nosquent dissul an Dreindet da C'housperou ive, e vez lavaret Ofiç ar Verc'hes er memes fæçon evel diaguent an Azvent epad ar bloaz; hoguen e Laudes d'ar* Benedictus, *hac er Gousperou d'ar* Magnificat, *hac e Complidou ar Verc'hes da* Nunc dimittis, *et vez lavaret an Antifonen-ma.*

*Ant.* Rouanez an eê, en em rejouissit, meulet ra vezo an Autrou Doue : rac an hini hoc'h eus meritet he zouguen en ho creis, meulet ra vezo an Autrou Doue; a so ressuscitet, evel ma en devoa lavaret, meulet ra vezo an Autrou Doue; pedit Doue evidomp, meulet ra vezo an Autrou Doue.

*Ant.* Regina cœli, lætare, alleluia : Quia quem meruisti portare, alleluia ; Resurrexit sicut dixit, alleluia ; Ora pro nobis Deum, alleluia.

## GOUSPEROU AR VERC'HES.

*Ar memes Antifonennou pere so merquet diaraoc evit Laudes peb re d'ho amser, a guemerrot ivez evit Gousperou ar Verc'hes, o lavaret peb-hini araoc ha varlere'h peb salm evel da Laudes.*

*Goude beza lavaret ar* Pater *hac en* Ave, Maria, *devotamant, e commançot evellen, oc'h ober sin ar Groas.* Var ton : *Presantomp oll, etc.*

DEus, in adjutorium meum intende : Domine, ad adjuvandum me festina.

Gloria Patri, et Filio : et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper : et in sæcula sæculorum. Amen. Alleluia.

*Peautramant*, Laus tibi, Domine, Rex æternæ gloriæ.

BEzit attantif, me ho ped,
Va Doue, d'am sicour bepret ;
Autrou, plijet gueneoc'h hasta
Dont em izom d'am assista.

Enor ha gloar da Zoue an tad,
Ar memes gloar da Zoue ar map
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue.

Ar c'hloar a so bet a viscoaz,
Ra vezo rentet brema c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.

Evelse, va Doue, bezet gret
Ha ra vior trugarequeet,
Meulendi deoc'h, Autrou santel
Ha roue a c'hloar eternel.

*Ar Salm quenta*, Dixit Dominus. *Var an ton :* Evit regli guell ho puez, hac evit en em avanç ; *pe var an car gallec :* Je n'ai plus rien à prétendre, plus d'amis à rechercher.

### *Psalm.* 109.

DIxit Dominus Domino meo : Sede à dextris meis.

DOue en deveus lavaret
D'he Vap unic hon Autron :
Azezit, va muia caret,
Var va tron en tu-deou ;

O c'hortoa ma rin ar voyen
Da renta hoc'h adversourien
Deoc'h dindan ho treid santel
Da servijout da scabel.
Sortial a raï a Sion
Ho puissanç souveren,
Da gaout an domination
E creia hoc'h adversourien;
Gueneoc'h ema'r brincipaute,
Hac en deiz eus ho majeste
E luguernot a bep hent
Dreist ar c'hloar eus an oll sænt.
Rac me am eus hoc'h anjandret,
Eme an Tad eternel,
Abars ma crouis ar stered
Hac ar bed universel:
C'houi da jamæs eo va belec,
Diouz an urz a Velchisedec,
Evel m'em eus-en touet,
Ha va le ne chenjin quet.
Me a gred eta fermamant
Ema Jesus Doue ar Map
Hon Autrou-ni presantamant
En tu-deou da Zoue an Tad;
Ha da seiz ar varn diveza
E teui en goler vrassa
Da zistruji ar brincet
So bet outan revoltet.
Gantâ neuse vezo barnet
An oll bobl eus ar bed-ma,
Hac antieramant ruinet
Quement mad a ao enna,
Hac ous an douar e flastro
Pennou cals a dud var un dro,
Pere n'ho devezo quet
Dezan en em soumetet.
Hoguen ne vezo exaltet

Donec ponam inimicos tuos: scabellum pedum tuorum.

Virgam virtutis tuæ emittet Dominus ex Sion: dominare in medio inimicorum tuorum.

Tecum principium in die virtutis tuæ in splendoribus sanctorum: ex utero antè luciferum genui te.

Juravit Dominus, et non pœnitebit eum: Tu es sacerdos in æternum secundùm ordinem Melchisedech.

Dominus à dextris tuis: confregit in die iræ suæ reges.

Judicabit in nationibus, implebit ruinas: conquassabit capita in terrâ multorum.

De torrente in

| | |
|---|---|
| viâ bibet : propereà exaltabit caput. | Ha savet da ur seurt gloar ,<br>Nemet goude beza carguet<br>A boaoiou var an douar :<br>Rac ur rivier a souffraoçou<br>Hac a bep seurt disprijançou<br>En deveus gant cals a vez<br>Efet epad he vuez. |
| Gloria Patri , et Filio , et Spiritui Sancto. | Gloar ato d'an Tad eternel ,<br>Ha d'he Vap unic ive ,<br>Hac ouspen d'ar Speret Santel ,<br>Tri ferson en un Doue. |
| Sicut erat in principio , et nunc et semper , et in sæcula sæculorum. | Ar memes gloar bezet rentet<br>D'an tri fersoo eus an Dreindet ,<br>Evel er gommançamant ,<br>Brema hac eternelamant. |
| Amen. | Evelse bezet grêt. |

*An eil Salm*, Laudate, pueri, etc. *Var ar memes ton , pe var an ton* Guers Mari-Madelen, *oc'h he asten ur sillaben e creis coupl.*

*Psalm.* 112.

| | |
|---|---|
| LAudate , pueri , Dominum : laudate nomen Domini. | MEulit Doue horguir Autrou ,<br>C'houi he vugale fidel ,<br>Dre ho comsou hac hoc'h œuvrou<br>Meulit he hano santel : |
| Sit nomen Domini benedictum : ex hoc nunc et usquè in sæculum. | Ra vezo benniguet ato<br>Ha glorifiet an hano<br>Eus hon Autrou souveren<br>A vrema da virviquen. |
| A solis ortu usquè ad occasum : laudabile nomen Domini. | Eus adalec an oriant<br>Hano hon Autrou benniguet<br>A dle betec an occidant<br>Gant an oll beza meulet ; |
| Excelsus super omnes gentes Dominus : et super cœlos gloria ejus. | Rac hen eo ar mæstr absolut<br>Meurbet huel dreist an oll dut ,<br>Hac ar c'hloar eus hon Autrou<br>A dremen dreist an êvou. |
| Quis sicut Dominus Deus nos- | Piou eo an hini so henvel<br>Ouz an Autrou hon Doue , |

A chom en ur plaç quen huel
A-ziouc'h quement so en eê,
Hac sc'hano a gonsider
Quement so isel ha dister
Quen en êe, quen en douar,
Ha ne deus netra ne oar.

Gantâ eus ar fang vez tennet
Nep so sempl ha izomec,
Ha divar an teil vez savet
Nep so paour ha dsvantec,
Evit he lacat assembles
Gant ar brincet brassa memes;
Ia, e renq ar brincet
Eus ar bobl en deus choaset.

D'ar c'hreg trist a voa hep lignez
Hac hep crouadur ebet
E tigaç lanuenidiguez,
Pa vez mam gantâ rentet,
O rei dezi forz bugale,
Hac hi bet pell bras o tale;
Ha pa ho guel en he zi,
Pebes joa e deveua-hi!

Gloar ato d'an Tad eternel, etc.
*Evel e fin ar Salm diaraoc.*

ter, qui in altis habitat: et humilia respicit in cœlo et in terrâ.

Suscitans à terrâ inopem: et de stercore erigens pauperem.

Ut collocet eum cum principibus: cum principibus populi sui.

Qui habitare facit sterilem in domo: matrem filiorum lætantem.

Gloria Patri, et Filio, etc.

*An trede Salm*, Lætatus sum, etc. *Var an ton*: Inspirit d'in, o Speret Glan.

*Psalm.* 121.

VA c'halon so rejouisset
Gant ar pez so d'in annoncet,
Penaus ez aïmp [illegible] di Zoue
A so preparet deomp en eê.

Hon treid a so stabil ha ferm
En antre a Jerusalem,
Pa vez hon affectionou
Douguet etre an êvou.

Jerusalem so batisset

LÆtatus sum in his quæ dicta sunt mihi: in domum Domini ibimus.

Stantes erant pedes nostri: in atriis tuis, Jerusalem.

Jerusalem quæ

ædificatur ut civitas : cujus participatio ejus in idipsum.

Illùc enim ascenderunt tribus, tribus Domini : testimonium Israël ad confitendum nomini Domini.

Quia illìc sederunt sedes in judicio : sedes super domum David.

Rogate quæ ad pacem sunt Jerusalem : et abundantia diligentibus te.

Fiat pax in virtute tuâ : et abundantia in turribus tuis.

Propter fratres meos et proximos meos : loquebar pacem de te.

Propter domum Domini Dei nostri : quæsivi bona tibi.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. Amen.

Evel ur kear caër meurbet ;
Hac an oll memprou anezi
A so bet unisset difasi.

Rac eno eo ez ê pignet
Pobl an Autrou a bep andret
Da veuli he hano santel
Diouz an urs roet da Israël.

Eno e c'hoas etablisset
Troniou ar re a varn ar bed,
Gant tron Jesus, herves ar c'hic
Sortiet a liguez David.

Goulennomp ar pez a goncern
Ar peoc'h evit Jerusalem,
Ha da nep he c'har a galon
Abondanç a bep donæson.

Me a zesir, Ilis santel,
Digant an Tad celestiel,
Ma vezo peoc'h en ho creou,
Hac a bep mad en ho touriou.

Ar pez a ra d'in coms a beoc'h
Hac he desirout quement deoc'h,
Eo dre ma caren va nessa,
Mæs an dud santel dreist peb tra.

Abalamour da di Zoue,
Pehini so eooc'h ive,
E clascan ur voyen bennac
Da brocuri deoc'h peb seurt mad.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue ar Map
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue.

Ar c'hloar a so bet a viscoaz
Ra vezo rentet bremà c'hoaz ;
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen. Evelse bezet grêt.

*Ar pevare Salm*, Nisi Dominus, etc. *Var an ton :* O Tad, o Map, o Speret Glan.

*Psalm.* 126.

LAbourat a raïmp ez vean,
Nemet hon Autrou he-unan
A labourre gueneomp ivez
Da ober hor silvidiguez.
Nemet Doue a gonserve
Assambles gueneomp hon ene,
Ne ouffemp jamæs he miret
Ouz finessaou an drouc-speret.
Hep ar sclerijen eus ar c'hraç
E ve inutil deomp diblaç
Da vont etrese an evou ;
Rac hep merit ve hon œuvrou
Pa vezimp en em reposet
Evit regreti hor pec'het,
E c'hallimp sevel gant fziang
Da labourat gant dilijanç.
Doue a roï ar guir repus
En eürusdet ar barados
D'he vignonet, goude mervel,
E recompanç eus hor zrevel.
Eno vezimp an beritaij,
Ar recompanç hac ar partaij
Roet daJesus-Christ hon Autrou
Gant he Dad evit he boaniou.
Ar re pere so exercet,
Afflijet ha persecutet,
A so eguis birou ardant
E dorn un deo a so puissant.
Eürus nep en deus desiret
Beza erguis-se castizet !
Ouz an erevent e comso
Hardimant a porz ar maro.
Enor ha gloar da Zoue, etc.

NIsi Dominus ædificaverit domum : in vanum laboraverunt qui ædificant eam.

Nisi Dominus custodierit civitatem : frustrà vigilat qui custodit eam.

Vanum est vobis antè lucem surgere : surgite postquàm sederitis, qui manducatis panem doloris.

Cùm dederit dilectis suis somnum : eccè hæreditatis Domini, filii ; merces, fructus ventris.

Sicut sagittæ in manu potentis : ità filii excussorum.

Beatus vir qui implevit desiderium suum ex ipsis : non confundetur cùm loquetur inimicis suis in portâ.

Gloria Patri, et Filio, etc.

***Ar pempet Salm*, Lauda, Jerusalem, etc. *Var an ton :* Clevit evit mad, pobl christen.**

### *Psalm. 147.*

LAuda, Jerusalem, Dominum: lauda Deum tuum, Sion.

Quoniam confortavit seras portarum tuarum : benedixit filiis tuis in te.

Qui posuit fines tuos pacem : et adipe frumenti satiat te.

Qui emittit eloquium suum terræ : velociter currit sermo ejus.

Qui dat nivem sicut lanam : nebulam sicut cinerem spargit.

Mittit crystallum suam sicut buccellas : antè faciem frigoris ejus quis sustinebit ?

Emittet verbum suum, et liquefaciet ea : flabit Spiritus ejus, et fluent aquæ.

Qui annuntiat verbum suum Jacob : justitias et judicia sua Israël.

KEar santel a Jerusalem,
Meulit an Autron souveren ;
Meulit ho Toue, o Sion,
Meulit-en gant affection.

Gantâ ez oc'h quer cre rentet
Hac ho persier quer ferm serret ;
He venediction ive
En deveus roet d'ho pugale.

Lequeet en deveus tro-var-dro
Ur peoc'h assuret en ho pro :
Hac e teu d'ho rassasia
Gant guinis pur eus ar c'haëra.

Var an douar deomp e tigaç
He gomsou divin gant he c'hraç :
Ar c'homsou santel-se a red
Estrainj a buan dre ar bed.

Eguis gloan guen e ra, pa gar,
D'an erc'h coueza var an douar ;
Hac e c'his ludu ec'h asten
Dre abondanç ar reo guen.

Digaç casarc'h ha sclaç a ra
Evel tammouigou bara ;
Piou ê'n hini a allo souten
Ar ruster eus he ienien ?

Mæs evel ma prononç he c'her,
E teuzont oll gant an domder,
Hac evel ma c'houez he aesen,
E red an dour neuse-souden.

Annonç a ra he goms ive
Da Jacob pe d'he vugale ;
Hac an ordrenançou santel

Eus he lesen da Israël.
N'en deveus quet grêt quement-all
Biscoaz evit nep sort pobl-all ;
Na n'en deveus quet discleriet
Dezo he lesennou scrifet.

Non fecit taliter omni nationi : et judicia sua non manifestavit eis.

Enor ha gloar da Zoue, etc.

Gloria Patri, etc.

*Chabistr bian.*

ABaoue ar gommançamant hac abars an oll amser oun crouet, ha ne baouesin quen nebeut da veza bepret ar memes, hac em eus great dirac Doue va servij ha va dever en he zemeuranç santel.

℟. Doue ra vezo meulet ha trugarequeet.

Capit. *Eccl.* 24.

AB initio et antè sæcula creata sum, et usquè ad futurum sæculum non desinam, et in habitatione sanctâ coràm ipso ministravi.

℟. Deo gratias.

*An Hymn*, Ave, maris stella,

*Pehini a ves mad da lavaret alies, ispicial da sadorn. Var an ear gallec*, Des folies d'Espagnes.

*Ave, maris stella, Dei mater alma, Atque semper Virgo, Felix cœli porta.*

NI ho salud, stereden-vor, Mam Doue,
Guerc'hes bepret, dor eürus an êvou,
Digant an eal ar salud-ma ho poe,
Recevit-en c'hoaz gant hor pedennou.

*Sumens illud ave, Gabriëlis ore, Funda nos in pace, Mutans Evæ nomen.*

O cheinj enomp an hano eus a Eva,
Pîni so caus n'hon eus nemet bresel,
En ur peoc'h ferm a speret grit deomp beva
Gant hon oll boan ato bete mervel.

*Solve vincla reis, Profer lumen cæcis, Mala nostra pelle, Bona cuncta posce.*

Torrit ive chadennou ar re goupabl,
Ar sclerijen rentit d'ar re so dall ;

Pellaït peb droug diouzomp tud miserabl,
Hac obteni peb mad deomp a-hent-all.

***Monstra te esse matrem, Sumat per te preces, Qui pro nobis natus, Tulit esse tuus.***

Disquezit deomp ez oc'h Mam en hon andret,
Grit ma vezo dreizoc'h recevet mad
Hor pedennou gant nep en deveus prijet
Evidomp-ni beza ganet ho Map.

***Virgo singularis, Inter omnes mitis, Nos culpis solutos, Mites fac et castos.***

Guerc'hes santel ha pur dreist ar guerc'heset,
Ha dreist an oll douç hep comparæson,
Diouz hor viçou goude beza dilivret,
Hon rentit douç ha chast e peb fæçon.

***Vitam præsta puram, Iter para tutum, Ut videntes Jesum, Semper collætemur.***

Grit deomp cundui bepret ur vuez vertuzus,
Preparit deomp un hent sur ha certen,
Evit ma'z aïmp da velet ho Map Jesus,
Ha d'he veuli gueneoc'h da virviquen.

***Sit laus Deo Patri, Summo Christo decus, Spiritui Sancto, Tribus honor unus.*** Amen.

Enor ha gloar ato d'an Tad eternel,
D'he Vap unic Jesus-Christ Doue ha Den;
Ar memes gloar ive d'ar Speret Santel,
Tri ferson en un Doue epquen. Amen.

℣. Diffusa est gratia in labiis tuis

℟. Propterea benedixit te Deus in æternum.

℣. Ar c'hraç a so squillet var ho musellou, Guerc'hes.

℟. Abalamour ma en deveus roet Doue deoc'h he venediction eternel.

## CANTIC VAR AR *MAGNIFICAT*,

*Pehini so bet composet gant ar Verc'hes he-unan, pa saludas he c'hinitero santes Elisabeth, hac a vez canet en Ilis e fin ar Gousperou, evit neuse pa vez an deiz o finissa, ma savimp gant muioc'h a ferveur hor speret dioux traou ar bed-ma etrese Doue; hac o consideri ar faveuriou eus he drugarez en hon andret, ma hen trugarecaïmp ha ma her meulimp gant an oll affection eus hon c'halon. Peb-hini a ell applica deza he-unan ar c'hantic-ma, evit trugarecat Doue pa en deveus recevet ur c'hraç particulier bennac diganta, ispicial goude ar gommunion.* Var an ton dreist-ardinal eus ar *Stabat Mater.*

*Ant.* Mam eürua.

EUs a galon hac a c'henou
E c'hlorifian va Autrou,
Hac ec'h admiran bepret
He vadelez em andret.

Gant ur joa bras eo va ene
Ravisset oll en he Doue,
Pehini eo va Salver
Trugarezus em c'hêver.

Abalamour m'en deus prijet
Sellet ouzin ha me displet;
Galvet vezin a vreman
Eürus bras gant peb-unan.

Rac an hini a ell peb tra,
So he hano ar santela,
En deus eno operet
Traou pere so bras meurbet.

He drugarez a squill he c'hraç
En abondanç a raç-e-rac
Var nep a zeu gant fiziang
Da veva en ho zoujanç.

Disquezet en deveus ivez
Eus he vreac'h ar galloudeguez;

*Ant.* Beata Mater.

MAgnificat: anima mea Dominum.

Et exultavit spiritus meus: in Deo salutari *mea.*

Quia respexit humilitatem ancillæ suæ: eccè enim ex hoc beatam me dicent omnes generationes.

Quia fecit mihi magna qui potens est: et sanctum nomen ejus.

Et misericordia ejus à progenie in progenies: timentibus eum.

| | |
|---|---|
| Fecit potentiam in brachio suo : dispersit superbos mente cordis sui. | Ar re superb a speret<br>En deveus humiliet.<br>Da nep a voa bras hac huel<br>En deveus grêt disquen isel , |
| Deposuit potentes de sede : et exaltavit humiles. | Hac en deveus enoret<br>Ar re vian ha displet. |
| Esurientes implevit bonis : et divites dimisit inanes. | Ar re naonec a vertuziou<br>En deus carguet a faveriou ,<br>Ha pinvidien ar bed<br>En deus goullo dileset. |
| Suscepit Israël puerum suum : recordatus misericordiæ suæ. | Ha pa'z ê bet he volontez<br>Csout memor eus he drugarez ,<br>Ez eo en em discleriet<br>Un tad mad en hon andret. |
| Sicut locutus est ad patres nostros : Abraham et semini ejus in sæcula. | Hervez ar bromessa fidel<br>En deus bet grêt d'hon tud santel<br>Da zigaç deomp er bed-ma<br>He Vap propr d'hon redima. |
| Gloria Patri , et Filio , et Spiritui Sancto. | Enor ha gloar da Zoue an Tad ,<br>Ar memes gloar da Zoue ar Map ,<br>Ha d'ar Speret Santel ive ,<br>Tri ferson distinc en un Doue. |
| Sicut erat in principio , et nunc et semper , et in sæcula sæculorum.<br>Amen | Ar c'hloar a so bet a viscoaz ,<br>Ra vezo rentet brema c'hoaz ,<br>Hac ato ha da virviquen<br>D'an Dreindet en un Doue epquen. |
| *Ant.* Beata Mater , et intacta Virgo , gloriosa Regina mundi , intercede pro nobis ad Dominum. | *Ant.* Mam eürus ha Guerc'hes ar burra , rouanes glorius eus ar bed , intercedit evidomp dirac an Autron. |
| Kyrie , eleïson.<br>Christe , eleïson.<br>Kyrie , eleïson. | Autrou Doue , ho pezet truez ouzomp. Jesus - Christ , ho pezet truez ouzomp. Autrou Doue , ho pezet truez ouzomp. |
| ℣. Domine , exaudi orationem meam. | ℣. Autrou Doue , exaucit va orieson. |

℟.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hri-eus va feden betec enoc'h.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Pedomp.*

AUtrou Doue, accordit, ni ho supli, d'ho servijerien baour ma'z omp, ar c'hraç da jouissa gant joa eus ar iec'het perpetuel quen a gorf quen a speret, ha ma vezimp dre an intercession eus ar Verc'hes glorius Vari dilivret diouz an dristidignez presant ha pourveat eus al laouenidigues eternel. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h ha gant ar Speret Santel en ur memes Doue epad an oll eternite.

Evellen bezet great.

*Oremus.*

COncede nos famulos tuos, quæsumus, Domine Deus, perpetuâ mentis et corporis sanitate gaudere; et gloriosâ beatæ Mariæ semper Virginis intercessione à præsenti liberari tristitiâ, et æternâ perfrui lætitiâ. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus, per omnia sæcula sæculorum. Amen.

## COMPLIDOU AR VERC'HES.

Me ho salud, Mari, etc.

HOr c'honvertissit, va Doue:
Hor silvidiguez oc'h ive:
Distroit divarnomp ho coler,
Ha bezit douç en hor c'henver.
Bezit attantif, me ho ped,
Va Doue, d'am sicour bepret;
Autrou, plijet gueneoc'h hasta
Dont em izom d'am assista.
Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret Santel ive,

Ave, Maria.

COnverte nos, Deus salutaris noster.

Et averte iram tuam à nobis.

Deus, in adjutorium meum intende.

Domine, ad adjuvandum me festina.

Gloria Patri, et

| | |
|---|---|
| Filio, et Spiritui Sancto. | Tri ferson distinc en un Doue. |
| Sicut erat in principio et nunc et aemper, et in sæcula sæculorum. Amen. Alleluia. | Ar c'hloar a so bet a viscoaz, Ra vezo rentet brema c'hoaz, Hac ato, ha da virviquen, D'an dreindet un Doue epquen. |
| | Va Doue, evelse bezet grêt, Ha ra viot trugarequeet; " |
| *Peautramant*, Laus tibi, Domine, rex æternæ gloriæ. | Meuleudi deoc'h, Autrou santel, Ha Roue ar c'hloar eternel. |

## *Psalm.* 128.

| | |
|---|---|
| SÆpè expugnaverunt me à juventute meâ: dicat nunc Israël. | LAvaret brema, Israël: Alies oun bet attaquet gant va adversourien abaoue va iaouanctis. |
| Sæpè expugnaverunt me à juventute meâ: etenim non potuerunt mihi. | Alies oun bet attaquet ganto abaoue ar gommançamant: hoguen n'ho devens quet gallet va zrec'hi. |
| Suprà dorsum meum fabricaverunt peccatores: prolongaverunt iniquitatem suam. | Ar re vechant ho deveus pilet var va c'hein: pell int bet o c'husa ho maliç ouzin. |
| Dominus justus concidit cervices peccatorum: confundantur et convertantur retrorsùm omnes qui oderunt Sion. | Hoguen an Autrou Doue, pehini so just, en deveus-hi humiliet ha distrujet ho artifiçou em enep: ra vezo goloet a vez hac a gonfusion, ha contraign da zistrei var ho c'his quement ho deveus cas ha maliç ouz Sion (pehini eo an Ilis santel). |
| Fiant aicut fœnum tectorum: quod, priusquàm evellatur, exaruit. | Rac c'hoarvezo gantu evel gant ar ieot a gresq var an tôennou, pere a zeu da zisec'hi abars ma vezont diframmet. |
| De quo non implevit manum suam | Eus a bere n'en deffe quet leiz he zourn nep ho mete, na leiz ho zivrec'h nep ho dastume. |
| | En hevelep façon na lavaro |

quet ar re a dremeno e-biou : Doue r'ho pennigo, ni a ro deoc'h hor benediction en hano an Autrou. Enor ha gloar, etc.

qui metit : et sinum suum qui manipulos colligit.

Et non dixerunt qui præteribant : benedictio Domini super vos : benedicimus vobis in nomine Domini. Gloria, etc.

*Psalm.* 129.

O va Doue, ouzoc'h e crian Eus a vouelet an abimou.

De profundis clamavi ad te, Domine, etc.

*Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot tu-ma varlerc'h en fin ar seiz Salm.*

*Psalm* 130.

VA Autrou, va Doue, ar pez a ra d'in caout ur fiziang vras d'en em adressi deoc'h en qnement persecution hac en que ment poan a erru gueneen, eo na ouzoc'h erfat ne de quet coenvet va c'halon gant an orgonil, na ne savan qnet va daoulagat a huel gant arrogang na gant disprijanç a zen.

Domine, non est exaltatum cor meum : neque elati sunt oculi mei.

N'am eus quet querzet gant fouguez, oc'h en em antreteni en sonjesonou a c'hloar hac a c'hrandeur, na n'em eus pretandet caout renq ebet dreist ar pez ma'z oun.

Neque ambulavi in magnis : neque in mirabilibus super me.

Ma n'am eus quet bet a santimanchou humbl, ha mar em eus lesel ar superbite da zomina var va speret ;

Si non humiliter sentiebam : sed exaltavi animam meam.

Ez oun contant e teuac'h, va Doue, d'am afflija, evel ma vez affijet ur c'hroudadur pa vez dizounet gant he vam.

Sicut ablactatus est super matre suâ : ità retributio in animâ meâ.

| | |
|---|---|
| Speret Israël in Domino : ex hoc nunc et usquè in sæculum. | Laquaet Israël eta (mar bez humbl) he oll esperanç en Aunrou Doue a vrema evit bepret. Gloar d'an Tad, etc. |
| *Hymnus.* | *Hymn, var an ton latin.* |
| Memento, salutis auctor, Quòd nostri quondam corporis, Ex illibatâ Virgine Nascendo, formam sumpseris. | HO pêt memor, Salver ar bed, Och'h eus gueic'hall bet quemeret Ur c'horf henval ouz hon hini, Ganet eus ar Verc'hes Vari. |
| Maria, Mater gratiæ, Mater misericordiæ, Tu nos ab hoste protege, Et horâ mortis suscipe. | Santes Mari, mam a druez, Mam a c'hraç hac a drugarez, Diouz hon adversour hor mirit, Hac er maro hon recevit. |
| Gloria tibi, Domine, qui natus es de Virgine, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula. Amen. | D'ec'h-hu, hon Autrou benniguet, So gant ur Verc'hes bet ganet, D'ho Tad ha d'ar Speret Santel Ra vezo ur c'hloar eternel. Evellen bezet grêt. |

*Adalec Nedelec betec an Azvent e leverrot ar Chabistr bion-ma. Eccl. 24.*

| | |
|---|---|
| EGo mater pulchræ dilectionis, et timoris, et magnitudinis, et sanctæ spei. | ME eo ar vam a garantez gaër, hac a zoujanç, hac a c'hranleur, hac a esperanç santel. |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Graçou da Zoue. |
| ℣. Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix. | ℣. Pedit evidomp, Mam santel da Zoue. |
| ℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi. | ℟. Evit ma vezimp renet din euz a bromessaou Jesus-Christ. |

*Evit an Azvent Chabistr bian.* Isaïa 7.

CHetu ur Verc'hes o tleout conceo ha guenel ur Map, hac a vezo hanvet Emmanuel, a sinifi, Doue gueneomp: amann ha mel a zebro, evit ma vouezo reprouvi ha detesti an drouc, ha choas ar mad.

℟. Graçou da Zoue.

℣. Æl Doue a annonças da Vari oa choaset da veza Mam d'ho Vap.

℟. Hac e concevas dre vertus ar Speret Santel.

ECcè Virgo concipiet et pariet Filium, et vocabitur nomen ejus Emmanuel: botyrum et mel comedet, ut sciat reprobare malum, et eligere bonum.

℟. Deo gratias.

℣. Angelus Domini nuntiavit Mariæ.

℟. Et concepit de Spiritu Sancto.

*Adalec ar Chandelour betec an Azvent, Antif.*

Dindan ho protection. Sub tuum præsidium.

*Epad an Azvent betec Nedelec, Antifonen all.*

Ar Speret Santel. Spiritus Sanctus.

*Cantic Simeon.* Luc 2.

BRema, va Autrou, e lesit ho servijer da vervel en peoc'h, hervez ma ho poa prometet d'in.

Pa em eus bet an eur da velet gant va daoulagad propr an hini hoc'h eus digacet d'hor sauvetei.

Ho Map unic eo pehini hoc'h eus exposet dirac an oll bobl, evit ma her c'hunsiderint,

Evel ar guir sclerijen pehini a dle scleraat ar bayanet, hac a vezo ar gloar eus hon pobl Israël.

Enor ha gloar da Zoue, etc.

*Ant.* Dindan ho protection en em lequeomp, o caout recours deoc'h, Mam santel da Zoue; na

NUnc dimittis servum tuum, Domine: secundùm verbum tuum in pace.

Quia viderunt oculi mei: salutare tuum.

Quod parâsti: antè faciem omnium populorum.

Lumen ad revelationem gentium: et gloriam plebis tuæ Israël.

Gloria Patri, etc.

*Ant.* Sub tuum præsidium confugi-

mus, sancta Dei Genitrix: nostras deprecationes ne despicias in necessitatibus, sed à periculis cunctis libera nos semper, Virgo gloriosa et benedicta.

zisprijit quet ar pedennou a reomp ouzoc'h en hon necessiteou; mæs hon dilivrit ato diouz peb danjer, o Guerc'hes glorius ha benniguet.

*Eleac'h an Antifonen-ma a vea lavaret adalec nosquent dissul Pasq beta dissul an Dreindet,* Regina cœli, lætare, *evel ma é lequeet tu-ma varlerc'h en fin Complidou ar Sul epad ar bloaz.*

Kyrie, eleïsnn. Christe, eleïson. Kyrie, eleïon.

Autrou Doue, ho pet truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp.

℣. Domina, exaudi orationem meam.
℟. Et clamor meus ad te veniat.

℣. Va Doue, exaucit va oræson.
℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

*Oremus.*

Beatæ et gloriosæ semper Virginis Mariæ, quæsumus, Domine, intercessio gloriosa nos protegat, et ad vitam perducat æternam. Per Dominum nostrum Jesum – Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti Deus, per omnia sæcula sæculorum. Amen.

*Pedomp Doue.*

Accordit deomp, va Dooe, ni ho supli, ma teui an intercession glorius a Vari, Guerc'hes eürus bepret, da servijout deomp da brotection, ha d'hor c'hundui d'ar vuez eternel. Dre veri: hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini, o veza Doue, e vêv hac a ren gueneoc'h en unita ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

*In Adv. Ant.*

Spiritus Sanctus in te descendet, Maria; ne timeas,

*En Azvent, Antifonen.*

Ar Speret Santel a zisquenno enoc'h, Mari; n'ho pezet aon ebet é douguen a reot en ho creis

Map Doue. Meulet ra vezn.

℣. Autrou Doue, exaucit, etc.

habebis in utero Filium Dei. Alleluia.

℣. Domine, exaudi orationem, etc.

*Pedomp Doue.*

VA Doue, c'houi pehini hoc'h eus teurvezet e teuje ar Verb eternel ho Map d'en em ober den en cof ar Verc'hes glorius Vari, hervez ma annonças dezi an Æl; grit, ni ho supli, pa gredomp erlat eo guir Vam da Zoue, ma vezimp sicouret dirazoc'h gant he intercession. Dre ar memes Jesus-Christ hon Autrou.

Evellen bezet grêt.

*Oremus*

DEus, qui de beatæ Mariæ Virginis utero verbum tuum, Angelo nuntiante, carnem suscipere voluisti: præsta supplicibus tuis, ut qui verè eam genitricem Dei credimus, ejus apud te intercessionibus adjuvemur. Per eumdem Christum Dominum nostrum. Amen.

*Adalec Nedelec betec ar Chandelour e leverrot ama an Antifonea* Magnum hæreditatis mysterium, *pehini a gueffot tu-ma araoc Gousperou ar Verc'hes, gant an Oræson* Deus, qui salutis æternæ, *pehini a gueffot eno ive; ha varlerc'h an Oræson e finissot Complidou er fæçon-ma.*

℣. Autrou Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hri eus va feden betec enoc'h.

℣. Bennigomp ha meulomp an Autrou Doue.

℟. Graçou da Zoue.

℣. Domine, exsudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

℣. Benedicamus Domino.

℟. Deo gratias.

*Ar Venediction.*

Bennigue ha conservet ra vezimp gant an Autrou Doue ollgalloudus ha trugarezus, an Tad, hac ar Map, hac ar Speret Santel.

Evelse bezet grêt.

*Benedictio.*

Benedicat et custodiat nos omnipotens et misericors Dominus, Pater, et Filius, et Spiritus Sanctus. ℟. Amen.

*Goude ar venediction-ma e leverront pe* Alma Redemptoris, *pe* Ave, Regina cœlorum, *pe* Regina cœli, lætare, *pe* Salve, Regina, *peb-unan d'an amser ma ê lequeet en fin Complidou ar Sul tu-ma varlerc'h : ha goude-se e concluot evellen hoc'h Ofiç.*

| | |
|---|---|
| ℣. Divinum auxilium maneat semper nobiscum. | ℣. Ar sicour a Zoue ra chommo bepret gueneomp. |
| ℟. Amen. | ℟. Evelse bezet grêt. |

Pater noster; Ave, Maria; Credo in Deum, *iselic.*

---

## GOUSPEROU AR SUL.

### INSTRUCTION EVIT AR GOUSPEROU EN GENERAL.

AR guer-ma ( *Gousperou* ) a so tennet eus a ur guer latin hac a signifi *pardaëz*, pehini so ur poent dirac cus-heol. Gueichall e custume ar gristenien en em assambli en ilis bemdez var dro ar poent-ma, evit meuli Doue hac he drugarecaat eus ar graçou ho devoa recevet diganta epad an deiz, hac evit heul an exempl eus ar roue David pehini a lavar en he salmou penaus e custum renta meuleudi da Zoue d'ar mintin, da greisdeiz ha d'an pardaëz-nôz. Ar veuleudi-se da Zoue var ar pardaëz eo a so galvet Gousperou, da lavaret ê, ofiç ar pardaëz, abalamour ma vez lavaret d'ar poent-se eus an deiz.

Amser so bet ne dijune ar gristenien er c'horaïs nemet goude Gousperou d'ar pardaëz-nôz. Brema pa vez iun, e permet an Ilis dibri abretoc'h ar repas, hac o caout egard ouz ar sempladurez eus he bugale, e permet ganto dibri ho fred var dro creis-deiz, ha memes lavaret ar Gousperou ive var-dro ar poent-se d'an deiziou-iun eus ar c'horaïa quent an dijuni,

evit d'ar fin o recita en creis an deiz ur beden instituet da veza lavaret diouz ar pardaëz, ma ho devezo memor ar gristenien eus ar c'hustum ancien-se; hac o caout mez ha confusion o velet brema ho sempladurez, ma en em gourajint da ober da viana erfat ar iuniou evel ma ho greer brema, hac a so quen eas da ober en scoaz ar iuniou a reat gueichall pa na zebret neuse nemet ur repas bemdez diouz an nôz, goude Gousperou, hep cullation ebet.

An Ofiç eus ar Gousperou a ell represanti deomp ar guenta donediguez eus hor Salver er bed-ma, pa deuas var an douar dre ar myster eus he incarnation, oc'h en em ober den, var dro ar bardaëz eus ar bed, evel a gan an Ilis, *Vergente mundi vespere:* da lavaret eo, pa e bet deut er bed-ma da un amser ma edo ar bed tostoc'h d'he fin eguet d'he gommançamant. Beza ec'h ellomp eta lavaret hor Gousperou en enor d'an incarnation pe d'an donediguez guenta eus hor Salver er bed-ma; hac evel ma deus ato pemp Salm da recita en peb seurt Gousperou, ec'h ellomp ho recita ive quer couls en enor d'ar pemp gouli eus hor Salver, pe veus a re e lleomp caout memor en peb occasion pa'z int sourcennuu a c'hraç evidomp.

Peguement-bennac ma hon eus troet en brezonnec ar salmou eus ar Gousperou couls hac ar salmou all pere so el levr-ma, en ur fæçon an essa da compren ma ê bet possubl deomp, couscoude mar rancontrit enno certen andrejou pere ne gomprenac'h quet erfat; adorit Doue neuse oc'h anaout dirazan hoc'h ignoranç, hac oc'h antren er memes santimant gant ar profet pehini en deveus prononcet ar salmou divin-ma dre inspiration ar Speret Santel. Meur a andret anezo hon eus expliquet en ur fæçon spirituel; rac ma hor bize hi expliquet a c'her er guer oll, ne alfet quet ho entent nac ho c'hompren en nep fæçon.

***Goude beza lavaret devotamant ar* Pater *hac an* Ave, *grit sin ar groas o pronanç ar c'homsou-ma,* Deus**

X 5

in adjutorium, *hac ho aller da gana en bresonnec.* Var an ton: *Considerit piz, o christen.*

| | |
|---|---|
| DEus, in adjutorium meum intende. Domine, ad adjuvandum me festina. | BEzit, va Doue, me ho ped,<br>Attantif d'am sicour bepret;<br>Autrou, plijet gueneoc'h hasta<br>Dont em izom d'am assista. |
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. | Rentomp gloar d'an Tad eternel,<br>D'ar Map ha d'ar Speret Santel,<br>A so en un Doue tri ferson,<br>Meulomp-hi a greis hor c'halon. |
| Sicut erat in principio, et nunc, et semper: et in sæcula sæculorum. Amen. Alleluia. | Ar memes gloar a ïoa a viscoas<br>Ha vezo rentet brema c'hoaz,<br>Hac ato ha da virviquen<br>D'an Dreindet en un Doue epquen. |
| *Peautramant*, Laus tibi, Domine, rex æternæ gloriæ. | Evelse, va Doue, bezet gret,<br>Ha ra viot trugarequeet,<br>Meuleudi deoc'h, Autrou santel,<br>Ha roue a c'hloar eternel. |

AR C'HENTA SALM.

*Eus ar Gousperou, en pehini e comser eus ar c'hloar a Jesus-Christ en qualite a roue, a velee hac a varner souveren, pehini a exerço he goler var ar re vechant da seiz ar varn.* Var an ton diaraoc.

*Psalm.* 109.

| | |
|---|---|
| DIxit Dominus Domino meo: Sede à dextris meis. | DOue en deveus lavaret<br>D'he Vap hon Autrou benniguet,<br>Azezit en tu-deou d'in-me<br>Da gaout ar memes gloarguenee. |
| Donec ponam inimicos tuos: scabellum pedum tuorum. | O c'hortos evit birviquen<br>Ma liquin hoc'h adversourien<br>Da servijout deoc'h da seabel<br>Dindan ho treid, va Map santel. |
| Virgam virtutis tuæ emittet Dominus ex Sion: dominare in medio ini- | En Sion eo e tle commanç<br>Ar voualen eus ho puissanç, |

It ac'hano partout da ren
En creis hoc'h oll adversourien.
D'an devez bras eus ho callout
E vellint hoc'h ar c'henta tout
En creis ar c'hloar ar guenet
Eus an oll sænt ha sænteset.
Neuse a vouezint eo me ho Tad
Am eus hoc'h anjandret, va Map,
Eveua va substanç ma-unan
Abarz ma crouis ar bed-man.
D'he Vap en deveus c'hoaz Doue
Touet, hep a chenjo he le:
C'houi eo da jamæs va belec
Diouz an urs a Velchisedech.
Ia, ema deoc'h en tu-deou,
Va Doue, ho Map hon Autrou,
Ha d'an deiz m'en em golero,
Ar re superb a vrusuno.
Rac pa deui da varn ar bed oll,
E caço an dud fall da goll,
Hac e flastro, hep lacat mar,
Da gals ho fenn ouz an douar.
Hac avel m'en deveus evet
An dour a souffrançou ar bet,
E vezo guelet o c'horren
Hebenn gant ur c'hloar souveren.
Rentomp gloar d'an Tad, etc.

micorum tuorum.
Tecum principium in die virtutis tuæ in splendoribus sanctorum: ex utero antè luciferum genui te.

Juravit Dominus, et non pœnitebit eum: Tu es sacerdos in æternum secundùm ordinem Melchisedech.

Dominus à dextris tuis: confregit in die iræ suæ reges.

Judicabit in nationibus, implebit ruinas: conquassabit capita in terrâ multorum.

De torrenta in viâ bibet: propterèà exaltabit caput.

Gloria Patri, atc.

AN EIL SALM,

*Evit meuli Doue hac he drugarecaat eus he oll graçou hac eus an traou admirabl en deveus gret en faveur he bobl.* Var an ton: *Abars commanç hoc'h oræson.*

*Psalm.* 110.

AGreis va c'halon, va Autrou,
A Rentin deoc'h meuleudiou

COnfitebor tibi Domine, in

toto corde meo : in concilio justorum et congregatione.

Magna opera Domini : exquisita in omnes voluntates ejus.

Confessio et magnificentia opus ejus : et justitia ejus manet in sæculum sæculi.

Memoriam fecit mirabilium suorum, misericors et miserator Dominus : escam dedit timentibus se.

Memor erit in sæculum testamenti sui : virtutem operum suorum annuntiabit populo suo.

Ut det illis hæreditatem gentium : opera manuum ejus veritas et judicium.

Fidelia omnia mandata ejus, confirmata in sæculum sæculi : facta in veritate et æquitate.

Redemptionem misit populo suo : mandavit in æternum testamentum suum.

Sanctum et terri-

Hac en secret hac en public,
Etrnuez ar re just ha jurdic.

Œuvrou Doue so braa meurbet,
Diouz he volontez int reglet ;
Daoust petra erru mad pe zrouc,
Hen a zispos a bep tra tout.

Manific eo ar pez a ra,
Meulabl eo ato en peb tra ;
He justiç en em zalc'h bepret
Ar memes, ha ne chenjo quet.

Leset en deveus gant an dud
Ur memor a guement burzud
E deveus grêt en ho c'hever
Ha drugarez leun a zouçder.

Ar memor-se quen agreabl
Eo ar vagadur admirabl
En deveus roet er sacramant.
Da nep hen douj parfætamant.

Memor en devezo bepret
Eus ar pez en deus prometet,
Hac e rai d'he bobl anaout
Eus he oll œuvrou ar c'hallout.

Dezo e roin an heritej
Eus he varados da bartej ;
En tranu a ra n'en em zisquez
Nemet justiç ha guirionez.

He oll gourc'hemennou santel
A so bepret ferm ha fidel ;
Fontet int var an virionez
Ha var peb seurt justiç ivez.

Digacet en deus er bed-ma
He Vap evit hon redima ;
Grêt en deus deomp un testamant
A bado eternelamant.

Santel ha terrubl eo meurbet

He hano, piou n'en douj quet?
Commançamant ar furnez ê
Doujanç an Autrou hon Doue.
Quement a vev en he zoujanç
Ho deus ur guir intellijanç,
Ar seurt-se eo en am rent dîn
D'he veuli en êvou hep fin.
Enor hs gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoua ar Map,
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue.
Ar c'hloar a sô bet a viscoas,
Ra vezo rentet brema c'hoas,
Hac ato, ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.

bile nomen ejus: initium sapientiæ timor Domini.

Intellectus bonus omnibus facientibus eum: laudatio ejus manet in sæculum sæculi.

Gloria Patri, et Filio: et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper: et in sæcula sæculorum.

Amen.

## An trede Salm,

*Pehini a zisquez peguen eürus vezo ar re ho deveus doujanç Doue hac a so charitabl en andret ar beorien, ha peguer maleürus vezo ar re vechant.*

Var an ton: *Var guir gristenien, me ho ped.*

### *Psalm. 111.*

O Peguen eürus eo an den
A zouj an Autrou souveren,
Hac a so leun a zesirou
Da viret he c'hourc'hemennou!
He raç a vezo galloudus
Var an douar dre ar vertuz,
Rac bep seurt benediction
A heul nep so eun a galon.
En he di en em guef ivez
Ar c'hloar hac ar binvidiguez;
Hac evit birviquen e pad
He justiç hac he œuvrou-mad.

BEatus vir qui timet Dominum: in mandatis ejus volet nimis.

Potens in terrâ erit semen ejus: generatio rectorum benedicetur.

Gloria et divitiæ in domo ejus: et justitia ejus manet in sæculum sæculi.

Exortum est in

tenebris lumen rectis : misericors, et miserator, et justus.

Jucundus homo qui miseretur et commodat, disponet sermones suos in judicio : quia in æternum non commovebitur.

In memoriâ æternâ erit justus : ab auditione malâ non timebit.

Paratum cor ejus sperare in Domino, confirmatum est cor ejus : non commovebitur donec despiciat inimicos suos.

Dispersit, dedit pauperibus, justitia ejus manet in sæculum sæculi : cornu ejus exaltabitur in gloriâ.

Peccator videbit et irascetur, dentibus suis fremet et tabescet : desiderium peccatorum peribit.

Gloria Patri, et Filio, etc.

Savet eo en devalijen
D'an dud santel ar sclerijen,
Rac Doue so leun a druez,
A justiç hac a drugarez.

En so eürus hac agreabl
Un den so prest ha charitabl,
Hac a so he gomsou reglet :
James ne vezo discaret.

Eus a nep so juat ha santel,
E vezo ur memor eternel;
Evit quement droug a glevo
Anquen ebet n'en devezo.

He galon a so preparet
Da esperout en Doue bepret,
Ferm eo hac e vezo biquen
En despet d'he adversourien.

Roet en deveus an alusen
Liberalamant d'ar beorien;
Receo a raïô ur buissaoç
Hac ur c'hloar vras en recompanç.

Gant jalousi oc'h he velet
E vezo ar pec'her coloret;
He zent gant dipit a scrignn,
Ha var he dreit e tisec'ho.

Hoguen desir ar bec'herien
A vezo vean evit biquen;
Elec'h ma vezo contantet
Desir nep a vezo salvet.

Enor ha gloar d'an Tad, etc.

*Evel diaraoc.*

## Ar pevare Salm,

*Eleac'h ma exorter servijerien Doue d'he veuli, an pehini, peguen huel bennac eo he vajeste, a bris sellet ouzomp ha caout sourci eus ar re distera, pe da re avisiou e ra sevel da veza tud enorabl.*

Var an ton : *Æles an eê, deut d'an douar.*

*Psalm.* 112.

Meulit an Autrou souveren,
Entresoc'h he servijerien ;
Meulit an hano a Zoue,
Ha gant respet prononcit-he.
Ra vezn benniguet ato,
Ha glorifiet an hano
Eveus hon Autrou souveren
Eus a vrema da virviquen.
Hano an Autrou a dle bepret
Gant ar bed oll beza meulet
Adal sao heol en oriant
Bete cuz heol en occidant.
An Autrou eo huel meurbet
Dreist quement pobl a so er bet,
Hac ar c'hloar eus he vajeste
A so dreist an êvou ive.
Piou so henvel ouz an Autrou
Hon Doue a chom en êvou,
Hac ac'hano a gonsider
Quement a so humbl ha dister ?
En eus ar fang hac an douar
A denn an izomec, pa gar,
Hac a ra d'ar paour quez sevel
Divar an teil de lec'h huel.
Evit he lacat assamblee

Laudate, pueri, Dominum : laudate nomen Domini.

Sit nomen Domini benedictum ; ex hoc nunc et usquè in sæculum.

A solis ortu usquè ad occasum : laudabile nomen Domini.

Excelsus super omnes gentes Dominus : et super cœlos gloria ejus.

Quis sicut Dominus Deus noster, qui in altis habitat : et humilia respicit in cœlo et in terrâ ?

Suscitans à terrâ inopem : et de stercore erigens pauperem.

Ut collocet eum cum principibus :

| | |
|---|---|
| cum principibus populi sui. | Gant ar brincet eus he bales, Gant ar brincet eus he bobl quer |
| Qui habitare facit sterilem in domo : matrem filiorum lætantem. | Da azeza en ho c'henver. En eo a rejouis ivez An hini a ioa hep lignez, Oc'h he renta mam en he zi Da forz bugaie bet dezi. |
| Gloria Patri, et Filio, etc. | Enor ha gloar, etc. *evel diaraoc.* |

### AR PEMPET SALM,

*Dre pehini e caner ar burzudou admirabl a eureu Doue o tilivra gueichall he bobl eus a Egypt hac a douez ar barbaret ; hac e veler penaus e quemer diadan he brotection ar re a laca ho esperanç enna epquen, ha non pas en idolou, da lavaret eo, en madou ar bed-ma. Ar bobl a Israël pe a Judee ha famill Jacob, pe veus a re e comser ama, so ar memes pobl, hac e represant ar gristenien vad, pere eo guir bobl Doue, hac a vezo dilivrct ive gant a eus a Egypt hac a douez ar barbaret, da lavart é, eus ar bed-ma, a douez an dud vechant, evit ho c'hundui d'an douar a bromission, me lavar d'ar barados, pehini en deveus prometet d'he oll servijerien fidel. Hac eguis ne allas ar bobl ancien-se sortial a Egypt nemet dre ar sicour puissant ha miraculus a Zoue, dememes ni n'ellomp renonç d'ar bed na sortial eus a esclavaij ar Pharaon infernal nn ærouant nemet dre ar sicour miraculus a c'hraç Doue ; hac unan eus an effejou brassa eus he buissanç infinit é hor c'honvertissa outa, pa vezomp en ur goall stad, rac neuse omp henvel ouz an idolou pe veus a re e comser nma.*

*Guenou hon eus eguis an idolou-se, ha ne barlantomp quet ouz Doue dre an oræson ; daoulagat hon eus, ha ne velomp banne, o veza dallet gant hor goall inclinationou ; diou scouarn hon eus, ha ne glevomp quet ouz comsou Doue ; diou fron hon eus, ha ne santomp quet ar c'houez mad eus an exempl a zisquezdeomp ar sent hac an dud vertuzus ; daouarn hon*

*eus, ha ne reomp quet an œuvrou-mad; treid hoa eus, ha ne dec'homp quet dious an droug ha dious ar goall occasion; gousoug hon eus, ha ne griomp quet ous Doue, rac n'her pedomp nemet gant hor musellou: evel-se a c'hoare gant ar re so stag ho c'halon ouz traou ar bed-man, hac ous ho flijadur hac ho c'hommoditeou. Ar seurt reflexionou-se a dleomp da ober o recita ar Salm-ma.*

Var an ton: *Pe den siouas a so dalc'het!*

## *Pslam.* 113.

PA sortias pobl Israël
Eus a Egypt ar vro gruel,
Pa oe ti Jacob dilivret
Eveus a greis ar barbaret,
Neuse oe ar bobl a Judee
Consacret da servij Doue,
Israël a zeuas da veza
Dindan he ren sujet deza.
A hent ar bopl-ma e tec'has
Ar mor neuse, pa her guelas,
Ha var ec'his rivier Jourdren
A redas var-zu he sourcen.
Neuse gant spout ho deus lammet
Ar menezіou eguis maoutet,
Lammet ho deus an torguennou
Eguis ma lamm oanedigou.
Mor ruz, petra oa ho sujet
Ma'z oc'h bet evelse tec'het?
Perac oc'h-hu bet, c'houi Jourdren,
Retornet var-zu ho sourcen?
Perac hoc'h eus-hu bet lammet,
C'houi menezіou, evel maoutet?
Perac evel oanedigou

IN exitu Israël de Ægypto: domus Jacob de populo barbaro.

Facta est Judæa sanctificatio ejus: Israël potestas ejus.

Mare vidit et fugit: Jordanis conversus est retrorsùm.

Montes exultaverunt ut arietes: et colles sicut agni ovium.

Quid est tibi mare, quòd fugisti: et tu Jordanis, quia conversus est retrorsùm?

Montes exultâstis sicut arietes: et colles sicut agni ovium.

A facie Domini mota est terra: à facie Dei Jacob.

Qui convertit petram in stagna aqua-

rum : et rupem in fontes aquarum.

Non nobis Domine, non nobis : sed nomini tuo da gloriam.

Super misericordiâ tuâ et veritate tuâ : nequandò dicant gentes : Ubi est Deus eorum ?

Deus autem noster in cœlo : omnia quæcumque voluit fecit.

Simulacra gentium argentum et aurum : opera manuum hominum.

Os habent, et non loquentur : oculos habent, et non videbunt.

Aures habent, et non audient : nares habent et non odorabunt.

Manus habent, et non palpabunt, pedes habent, et non ambulabunt : non clamabunt in gutture suo.

Similes illis fiant qui faciunt ea : et omnes qui confidunt in eis.

Hoc'h eus-bu lammet, torguennou ?

Presanç an Autrou en a re
Evellen d'an douar-crena ;
Presanç an hini so Doue
Da Jacob ha d'he vugale.

Ar mean soquen en deus chenjet
En ul lenn vras a zour carguet :
Hac eus ar roc'h en deua ouzpen
Lequeet da redec ur sourcen.

Autrou an eê hac an douar,
Ne de quet deomp ni enar c'hloar ;
Roït ar c'hloar a zeu ac'hano,
Non pas deomp-ni, mæs d'hoc'h hano.

Ma enevo peb nation
Oc'h trugarezus ha guirion,
Ha na rebachint quet deomp-ni :
Peleac'h ema ho Doue-hi ?

Mæs na gomsent quet evelse,
Rag hon Doue-ni so en eê,
Pehini en deus gret bepret
Quement en deveus desiret.

Hoguen doueou ar re vechant
Ned'int nemet aour hac ar c'han,
Pere so ouvraijou forjet
Gant daouarn an dud abuset.

Guenou ho deveus da brezec,
Ha eousgoude ne gomsint quet ;
En ho fen ez eus daoulagad,
Pe gant re ne velint berad.

Diouz scouarn ho deveus ive,
Ha ganto ne glevint banne :
Diou fron ho deus en ho fri,
Ha ne santint c'hnues dre hini.

Gant ho daouarn ne douchint quet,

Ha gant ho zreid ne goerzint
quet,
Rac evito da gaout gouzoug
Ne allint crial morse-tout.
Ra deui parmemes da veza
Hevel outo an dud ho gra,
Gant quement ho devens fiziançc
En traon quen dîn a zisprijanç.
Fiziançc bugsle Israël
So en Autrou celestiel :
En ho sicour hac ho soutan
A-enep ho adversourien.
Bugale Aaron a laca
Ho esperanç ivez enns,
En ho sicour hac ho souten
A-eoep ho adversourien.
Ar re a vev en he zoujanç,
A laca enna ho fiziançc;
En ho sicour hac ho souten
A-enep ho adversourien.
An Autrou gant truez ouzomp
En deus bet memor ac'hanomp,
O rei deomp he brotection
Couls hac he venediction.
He venediction santel
En deveus roet da Israël,
Ar memes benediction
En deveus roet da di Aaron.
Roet en deveus an abondanç
Da guement ho deus hezoujanç :
He venediction a c'hraç
D'ar re vian ha d'ar re vras.
Plijet gant Doue hon Autrou,
Ajouti c'hoas cals a c'hraçou
Dec'h-hu he oll servijerien
Ha d'ho pugale so-muiqueo.
Ra viot ato benniguet
Gant an Autrou oll-gallondea,

Domos Israël speravit in Domino : adjutor eorum et protector eorum est.

Domus Aaron speravit in Domino : adjutor eorum et protector eorum est.

Qui timent Dominum, speraverunt in Domino : adjutor eorum et protector eorum est.

Dominus memor fuit nostrî : et benadixit nobis.

Benedixit domui Israël : benedixit domui Aron.

Benedixit omnibus qui timent Dominum : pusillis cum majoribus.

Adjiciat Dominus super vos : super vos et super filios vestros.

Benedicti vos à Domino : qui facit cœlum et terram.

| | |
|---|---|
| Cœlum cœli Domino : terram autem dedit filiis hominum. | Pîni en deus evit he c'hloar<br>Crouet an eê hac an douar.<br>An huela eus an êvou<br>A so demeuranç d'an Antrou : |
| Non mortui laudabunt te, Domine : neque omnes qui descendunt in infernum. | Mæs an douar en deus leset<br>Gant an dud bete ſin ar bet.<br>Ne de quet ar re so maro<br>Dirazoc'h, Autrou, ho meulo,<br>Na quennebeut quement hini<br>A ia d'an ifern da lesqui. |
| Sed nos qui vivimua, benedicimus Domino : ex hoc nunc et usquè in sæculum. | Mæs, ni pere a vev er stad<br>Eveus ho craç, ho meul erſad;<br>Hac ho meulo hiviziquen,<br>Eus a-vrema da virviquen. |
| Gloria Patri, etc. | Enor ha gloar, *evel diaraoc.* |

*Remerquit ama penaus ar pemp Sal-ma diaraoc a vez lavaret ato er Geusperou commun eus ar Suliou epad ar bloaz. Hoguen eleac'h ar salm divesa* (In exitu Israël de Ægypto), *e cleſſot alies cana er Gousperou da Sul unan eus ar pevar salm all pere a velit lequeet ama varlerc'h, evit ma ellot ho c'haout buanoc'h a-se, da c'houzout eo, pa erru ur goel doubl bennac d'ar Sul pe antrônôs.*

*Ar Salm* 115. Credidi, propter quod locutus sum, *pehini a ro da entent penaus, pa vezomp humiliet, tentet hac afflijet, e tleomp caout recours da Zoue o lacat hor fiziang enna epquen, ha non pas en dud pere so infidel; hac e tleomp he veuli hac he drugarecaat er bed ma dirac ar re-all memes evit rei exempl mad dezo, gant esperanç da vont d'he veuli c'hoaz er bedhont en he varados, en compagnunez ar re-eürus, goude hor beza dilivret diouz quement a boaniou hac a zanjerou evel a stourm ouzomp er vuez presant.*

Var ton Guers ar Gananeen.

| | |
|---|---|
| Credidi, propter quod locutus sum : ego autem humiliatus sum nimìs. | O Va Doue, o cridi enoc'h<br>Gant fizianç, n'em dilessot quet :<br>Em eus parlantet o clemm uozoc'h |
| Ego dixi in exces- | |

Dre ma'z oun humiliet :
Hac en exces eus va nec'hamant ,
Lavaret ouzin va-unan :
N'em eus diouz den guir soulajamant ,
Rac infidel eo peb-unan.

Ne deus fidel d'in nemedoc'h-hu
Em necessite , va Autrou ;
Hoguen petra rentin-me deoc'h hu
Evit hoc'h oll mad-oberou ?
O soufr evidoc'h e recevin
Ar c'halir a silvidiguez ,
Hac hoc'h hano santel a veulin
Em poan hac em dristidiguez.

Dirac hoc'h oll pobl hoc'h enorin
En ur renta deoc'h va vœuou ,
Oc'h assista er servij divin ,
Ma rintin deoc'h meuleudiou :
O va Doue , peguer precius
Eo dirazoc'h hu ar maro
Eus ar re pere so sourcius
D'ho servija ersat ato.

Me so servijer deoc'h, va Doue ,
Me so deoc'h ur servijer paour ,
Ha map d'ho servijeres ive ,
Rac-se c'houi so deut d'am sicour ;

*Ar Merc'hed a lavaro evellen*

Servijeres oun deoc'h ; va Doue ,
Me so deoc'h servijeres baour ,
Ha merc'h d'ho servijeres ive ,
Rac se c'houi so deut d'am sicour :
C'houi hoc'h eus torret ar chadennou
Gant pere siouaz oan dalc'het ,
O c'heul va inclinationou ,
En captivite ar pec'het.
Rac-se gant ur guir anaoudegues

su meo : Omnis homo mendax.

Quid retribuam Domino : pro omnibus quæ retribuit mihi ?

Calicem salutaris accepiam : et nomen Domini invocabo.

Vota mea Domino reddam coram omni populo ejus : pretiosa in conspectu Domini mors sanctorum ejus.

O Domine ! quia ego servus tuus : ego servus tuus , et filius ancillæ tuæ.

Dirupisti vincula mea : tibi sacrificabo hostiam laudis , et nomen Domini invocabo.

Ur sacrifiç a veuleudi
A offrin ato d'ho madelez,
Hac e teuin c'hoaz d'hoc'h invoqui:
En presanç hoc'h oll bobl e rentiu
Va vœuou deoc'h, o va Salver,
Quellies gueich ha ma assistin
Er sacrifiç eus an auter.

Vota mea Domino reddam in conspectu omnis populi ejus: in atriis domûs Domini, in medio tuî, Jerusalem.

Goude ho meuli, va Redamtor,
En creis hoc'h Ilis militant,
O veza gounezet ar victor
Var va adversourien buissant,
Me esper mont d'ar c'hloar eternel
Dre ho confi trugarezus,
Er Jerusalem celestiel
D'ho meuli gant ho pobl eürus.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Enor ha gloar d'an Tad eternel,
Ha d'he Vap uuic Doue ha den;
Ar memes gloar d'ar Speret Santel,
Tri ferson en un Doue epqnen;

Sicut erat in principio, et nunc et semper: et in sæcula sæculorum.

Ar c'hloar a ioa er gommançamant
Ra vezo c'hoaz brema rentet
Hac ato hac eternelamant,
D'an tri ferson eus an Dreindet.

Amen.

Evelse bezet grêt.

*Ar Salm* Laudate Dominum, omnes gentes, *cleac'h ma teuer da invita quement noëanç-pobl a so var an douar da veuli Doue eus he drugarez vras en han andret, da veza digacet deomp hervez he bromessa ur Salver evit hor prena oll, hac evit hon unissa en ur memes Ilis.* Var an ton: *Saludi a ran d'an daoulin.*

*Psalm.* 126.

Laudate Dominum, omnes

Meulit an Autrou benniguet,
Quement seurt tud a so er bed:

| | |
|---|---|
| Quement pobl so var an douar,<br>Rentit dezan enor ha gloar. | gentes: laudate eum, omnes populi. |
| Rac varnomp-oll he drugarez<br>En deus squillet gant larguentez,<br>O tigaç he Vap er bed-ma<br>Diouz an ifern d'hon redima.<br>Meulomp en'ta oll assambles,<br>Pa na zeu da vancout james<br>D'ar pez en deveus promettet;<br>Fidel ha guirion eo bepret. | Quoniam confirmata est super nos misericordia ejus: et veritas Domini manet in æternum. |
| Enor ha gloar da Zoue an Tad,<br>Ar memes gloar da Zoua ar Map,<br>Ha d'ar Speret Santel ive,<br>Tri ferson distinc en un Doue. | Gloria Patri, et Filio: et Spiritui Sancto. |
| Ar c'hloar a so bet a viscoaz,<br>Ra vezo rentet brema c'hoaz,<br>Hac ato ha da virviquen<br>D'an Dreindet en un Doue epquen. | Sicut erat in principio et nunc et semper: et in sæcula sæculorum. |
| Evelse bezet grêt. | Aman. |

*Al Salm* 131. Memento, Domine, David. *Ar roue Salomon a lequeas cana ar Salm-ma pa ve digacet gueichall an Arc'h a Aliang en templ caër en devoa neve batisset, herve ar bromessa en devoa grêt he dad ar roue David, da lacat batissa un templ da Zoue. Salomon u bed Doue'ta er Salm-ma da ober he zemeuranç en templ se pehini en devoa preparet evitan, ha da accomplissa ar bromessaou favorabl en devoa grêt da Zavid he dad en quever he raç, eus a behini e tlie sortial ar Messias. Diouz an exempl eus an hast ha ferveur en devoa bet David da lacat prepari an templ pe an demeuranç-se da Zoue, e tleomp-ni caout ivez un desir hac un hast bras da brepari un demeuranç dezan en hor c'halon, evit ma chomo ato en hon ene dre he c'hraç, oc'h he bidi da accomplissa ivez he bromessaou favorabl en hor c'henver entresomp christenien fidel bugale d'hor Salver, pehini so represantet er Salm ma dre Zavid, ha bugale ive d'he bried*

***hor mam santel an Ilis, pehini en deveus choaset da ober he zemeuranç enni bepret.***

Var an ton : *Ælez an ê, deut d'an douar.*

| | |
|---|---|
| MEmento, Domine, David : et omnis mansuetudinis ejus. | HO pezet memor, va C'hrouer,<br>A Zavid gant he oll douçder,<br>Pa blij quement dec'h-hu ive<br>An douçder, an humilite. |
| Sicut juravit Domino : votum vovit Deo Jacob. | Ho pezet sonj eus an hast bras<br>Gant pehini ec'h assuras<br>Hac e prometas gant he le<br>Ober un templ d'ho majeste. |
| Si introïero in tabernaculum domûs meæ : si ascendero in lectum strati mei. | N'antrein quet, emeza, em zi,<br>Nac em guele da reposi,<br>Na ne roïn quet d'am daoulagad<br>Ar spaç da gousquet ur berad. |
| Si dedero somnum oculis meis : et palpebris meis dormitationem. | Nan, va fenn nec'hourvezo quet,<br>N'em bezo ul leac'h propr cafet<br>D'ober da Zone un demeuranç,<br>Hac un tabernacl d'he bresanç. |
| Et requiem temporibus meis, donec inveniam locum Domino : tabernaculum Deo Jacob. | Ho temeuranç, o va Doue,<br>Hon eus clevet eo un ene<br>A so retiret diouz ar bed,<br>Er retret e vezit cafet. |
| Eccè audivimus eam in Ephrata : invenimus eam in campis silvæ. | Ouspen e chomit en templou<br>Eleac'h ma'z eus tabernaclou,<br>En ho gant doujanç ec'h antreimp,<br>Ha gant respet hoc'h adorimp. |
| Introïbimus in tabernaculum ejus : adorabimus in loco ubi steterunt pedes ejus. | Deut, va Autrou, deut da repos<br>En hor c'halonou deiz ha nôz<br>Ma reot deomp dre ho sacramant<br>Beva pelloc'h santelamant. |
| Surge, Domine, in requiem tuam : tu et arca sanctificationis tuæ. | Roït, va Doue, d'ho peleien<br>Couls ha d'hoc'h oll servijerien<br>Ur viscamant a santelez,<br>Ma ho meulint gant levenez.<br>Evit David ho servijer<br>Grit trugarez en hor c'henver. |

Ha divarnomp na distroït quet
Ho pisaij divin, ni ho ped.
Da Zavid ho poa prometet
Gant guirionez hep faut ebet
Da lacat unan eus a raç
Var he dron da ren en be hlaç
Hac e rassac'h d'he vugale
Ren an eil varlerc'h eguile,
Mar observent fidelamant
Ho lesen hac ho testamant.
D'an oll e promeiit ivez
Caout perz en ho rouantelez,
Mar bezont fidel da viret
Quement hoc'h eus gourc'hemennet.
Rac c'houi hoc'h eus choaset Sion,
Pini eo an Ilis guirion;
Hou-ma hoc'h eus en assuranç
Choaset evit ho temeuranç.
He-ma vezo al leac'h santel
Ma reot ho repos eternel;
En Ilis e chommet bepret,
Balamour m'hoc'h eus hi choaset.
Ho penediction a reot
D'he oll intanvezet devot,
Ha d'he oll peorien ho bevanç
A fournissot en abondanç
Guiscà reot dre ho madelez
He beleïen a santelez,
Ha gant ur joa spirituel
Ho serviju he zud santel.
Eno, eme c'houi, e produin
Ar vertuz eus va Map divin;
Hac em eus dezan preparet
Ul lambr evit sclerrat ar bet.
He oll adversourien malin
Gant ur vez vras a humiliin,

Sacerdotes tui induantur justitiam: et sancti tui exultent.
Propter David servum tuum: non avertas faciem Christi tui.
Juravit Dominus David veritatem, et non frustrabitur eum: de fructu ventris tui ponam super sedem tuam
Si custodierint filii tui testamentum meum: et testimonia mea hæc quæ docebo eos.
Et filii eorum usquè in sæculum: sedebunt super sedem tuam.
Quoniam elegit Dominus Sion: elegit eam In habitationem sibi.
Hæc requies mea in sæculum sæculi: hìc habitabo quoniam elegi eam.
Viduam ejus benedicens benedicam: pauperes ejus saturabo panibus.
Sacerdotes ejus induam salutari: et sancti ejus exultatione exultabunt.

Illùc producam cornu David : paravi lucernam Christo meo.

Ha varnezan dreist an Ælez
E luguerno va santelez.
Enor ha gloar, etc., *evel diaraoc.*

Inimicos ejus induam confusione : super ipsum autem efflorebit sanctificatio mea.

Gloria Patri, etc.

*Ar Salm* Confitebor tibi, Domine, in toto corde meo, *a so un action a c'hraç evit trugarecaat Doue eus an donœsonou hon eus recevet diganta, hac evit he suplia d'ho c'hontinui atô en hon andret,*

Var an ton : *Ælez an eê, deut d'an douar.*

*Psalm.* 137.

Confitebor tibi, Domine, in toto corde meo : quoniam audisti verba oris mei.

In conspectu Angelorum psallam tibi : adorabo ad templum sanctum tuum, et confitebor nomini tuo.

Super misericordiâ tuâ et veritate tuâ : quoniam magnificâsti super omne nomen sanctum tuum.

In quâcumque die invocavero te, exaudi me : multiplicabis in animâ meâ virtutem.

Confiteantur tibi, Domine, omnes re-

M'Ho trugareca, va Doue,
Hac ho meul a greis va ene,
P'hoc'h eus clevet ar pedennou
Adresset deoc'h eus va guenou.

Me gano dirac hoc'h Ælez
Meuleudiou d'ho santelez :
M'hoc'h adoro hac a veulo
En ho templ santel hoc'h hano.

Meuli a rin ho trugarez,
Ho justiç hac ho quirionez;
Rac dreist quement tra so er bet
Hoc'h eus hoc'h hano exaltet.

P'e deiz bennac hoc'h invoquin,
Me ho supli, clevit ouziu,
Hac en ho craç da gontinui
Roït nerz d'am ene mui ouz vui.

Ra rento deoc'h enor ha gloar
An oll brincet eus an douar,
P'ho deus clevet eus ho quenou,
Va Doue, an oll lesennou.

Hac o sonjal en hoc'h hencheu
Hac en hoc'h oll jujamanchou,
Canent ha publient partout
Eo bras ho cloar hac ho c'allout.

C'houi so, va Doue, meurbet huel,
C'houi a sell ouz an traou isel,
Hac an traou huel a velit
Eus a ur belder infinit.

Mar balean, ô va Autrou,
En creis an afflictionou,
C'houi a rento d'in ar vuez,
O sellet ouzin a druez.

Arretet hoc'h eus ar goler
Eus v'adversourien, va C'hrouer:
Hac ho torn deou en deveus bet
Diont ho oll ma sauveteet.

Varnezo em venjot ivez,
Ne vanq jamæs ho trugarez;
Rac-se na zisprijit nepret
An ouvrajou hoc eus furmet.

Enor ha gloar, etc., *evel diaraoe.*

ges terræ: quia audierunt omnia verba oris tui.

Et cantent in viis Domini: quoniam magna est gloria Domini.

Quoniam excelsus Domious: et humilia respicit, et alta à longè cognoscit.

Si ambulavero in medio tribulationis, vivificabis me: et super iram inimicorum meorum extendisti manum tuam, et salvum me fecit dextera tua.

Dominus retribuet pro me; Domine, misericordia tua in sæculum: opera manuum tuarum ne despicias.

Gloria Patri, etc.

*Goude ar pemp Salm eus ho Gousperou e leverrot ar Chabistr bian hac an Hymn pehini so propr d'an amser pe d'ar gouel a vezo neuse, hervez ma vellot merquet e zíouc'h an Hymnou pere so lequeet ama varlerc'h dious-tu evit an oll suliou ha solenniteou eus ar bloaz, hac hervez ma queffot merquet ive tu-ma varlerc'h evit Gousperou peb seurt sænt ha sænteset ha peb seurt gouelíou: rac peb-re anezo ho deveus ho Hymnou ha peurvuia memes ho Chabistrou propr en Heuriou-ma.*

*Varlerc'h an Hymn e leverrot ar Verset hac ar Respont merquet dre an diou lizeren-ma* (℣. ℟.) *ha goude-se an Antifonen pe recommandation propr, pehini a gueffot el levr-ma ivez evit peb seurt gouelíou. Mar bez canet en fin Gousperou* Alma Redemptoris, *pe* Ave, Regina cœlorum, *pe* Regina cœli, lætare, *pe* Salve, Regina, *ho c'heffot tu-ma varlerc'h en fin Complidou ar Sul.*

*Chabistr bian.*

BEnedictus Deus et Pater, Domini nostri Jesus-Christi, Pater misericordiarum, et Deus totius consolationis, qui consolatur nos in omni tribulatione nostrâ. ℟. Deo gratias.

BEnniguet ha meulet ra vezo Doue Tad hon Autrou Jesus-Christ, un Tad a drugarez hac un Doue a bep consolation, pehini en deveus ar vadelez d'hor c'honsoli en hon oll boaniou hac en hon oll afflictionou.

℟. Graçou da Zoue.

*Ar Chabistr bian ma a allo servijout deoc'h ives araoc an oll Hymnou pere so ama varlerc'h evit ar Sulíou epad ar bloaz; nac re hir ve lacat ar Chabistrou propr eus oll amseriou.*

---

*An Hymn* Lucis Creator optime, *pehini a gommancer da lavaret en eil Sul varlerc'h gouel ar Rouanez hac a gontinuer bete commançumant ar C'hoaraïs, hac a gommancer adarre trede Sul varlerc'h ar Pantecost, evit he continui bete commançamant an Azvent:* Var ar memes ton ma vez canet en latin.

LUcis Creator optime, Lucem dierum proferens, Primordiis lucis novæ Mundi parans originem.

Qui manè junctum vesperi Diem vocari præcipis. Tetrum chaos illabitur, Audi preces cum fletibus.

Ne mens gravata crimine, Vitæ sit exul munere, Dùm nil perenne cogitat, Seseque culpis illi-
t,

O Crouer mad d'ar sclerijen,
C'hui evit ober deiz d'an den
Pa gommançoc'h croui ar bed,
A groueas quenta ar sclerded.

C'houi a ra guervel un deves
Ar mintin gant ar pardaëz;
Endra dosta nôz ar maro,
Clevit hor pedennou hep-tro.

Na bermettit e vemp oepret
Eus ar vuez a c'hraç privet,
O commeti traou criminel,
Hep sonjal en traou eternel.

Grit ma pigno bete ho tron
Dreist an êvou hon oræson,
Evit eus ar vuez eternel
Ma obtenimp ar pris huel.

Hac evit hê acquisita,

Roït deomp ar c'hraç da evita
Quement so noasus d'hon ene
Ha d'he netaat diouz droug ive.
Hon exaucit, Doue an Tad,
Ha c'hnui egal dezan he Vap,
A ren gant ar Speret Santel
En ur memes gloar eternel. Am.

℣. O va Doue grit ma pigno va oræson.

℟. Evel an esanç dirac ho majeste.

Cœlorum pulset intimum, Vitale tollat præmium, Vitemus omne noxium, Purgemus omne pessimum.

Præsta, Pater piissime, Patrique compar Unice, Cum Spiritu Paracleto, Regnans per omne sæculum. Amen.

℣. Dirigatur, Domine, oratio mea.
℟. Sicut incensum in conspectu tuo.

*Ar* Magnificat *a gueffot en Gousperou ar Verc'hes. Ama goude ar* Magnificat *e leverrot oræson ar Sul ma viot enna hac a gueffot tu-ma varlerc'h an Hymnou en renq an oræsonou propr evit quement Sul a so hed ar bloaz. Ha mar be great memor eus a ur sant pe ur santes bennac, merzer pe gonfessor, guerc'hes pe na de quet, e leverrot goude oræson ar Sul an oræson convenabl d'ar sant pe d'ar santes-se hac a gueffot tu-ma ivez en Gousperou peb seurt sænt. Hac er fin mar clevit ober ivez ar* Gommemorationou *pere a gommanç dre ar c'homsou-ma :* Sancta Maria, succurre miseris, *ho greot ive hoc'h-unan evel ma ho c'heffot lequeet tu-ma goude oræsonou ar Suliou dirac Complidou, hac e finissot ho Gousperou evel ma ê merquet eno varlerc'h ar gommemorationou se.*

*An Hymn* Conditor alme siderum, *pehini a vez lavaret epad an Azvent.* Var an ton latin.

CRouer an heol hac ar stered,
Guir sclerijen da nep a gred,
Jesus Redamtor peb hini,
Hon exaucit, ni ho supli.
C'houi gant truez, o vont an oll
Dre ar maro, siouaz, da goll,

COnditor alma siderum, Æterna lux credentium, Christe Redemptor omnium, Exaudi preces supplicum.

Qui condolens interitu, Mortis perire sæculum, Salvâsti mundum languidum, Donans reis remedium.

Vergente mundi vespere, Uti sponsus de thalamo, Egressus honestissimâ Virginis Matris clausulâ.

Cujus fortis potentiæ, Genu curvantur omnia, Cœlestia, terrestria, Nutu fatentur subdita.

Te deprecamur agiè, Venture Judex sæculi, Conserva nos in tempore, Hostis à telo perfidi.

Laus, honor, virtus, gloria, Deo Patri et Filio, Sancto simul Paracleto,
In sæculorum sæcula. Amen.

So deut da sauvetei ar bed,
O rei d'ar re goupabl remed.

O veza tost ar bed d'he fin,
C'houi, evel ur pried divin
Eus he vele, so sortiet
A gof ho Mam guerc'hes bepret.

Anaout a ra quement so tout
Ac'hanoc'h-hu an oll gallout,
Pa zeu an eê hac an douar
Da renta deoc'h enor ha gloar.

C'houi a dle dont da varn ar bed,
Rac-se, hon Autrou, ni ho ped,
D'hor c'honservi ha d'hor sicour
Da bep poent ouz hon adversour.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret Glan assambles,
Breman hac hep fin da james.

Evellen bezet grêt.

℣. Va Doue, digacit deomp ho Map just ha santel, evit ma recevimp dreizan ho craçou gant ar memes abondanç ma couez ar gliz eus an env hac ar glao eus ar c'hoûabr.

℟. Grit ma tigoro an douar evit ma tivoano deomp anezi ur Salver d'hor sauvetei.

℣. Rorate, cœli, desuper, et nubes pluant justum.
℟. Aperiatur terra, et germinet Salvatorem.

*An Hymn* Christe, Redemptor, *evit Nedelec, hac evit gouel ar Circoncision.* Var an ton latin.

CHriste, Redemptor omnium, Ex Patre Patris unice, Solus antè princi-

JEsus-Christ, Redamtor ar bet,
C'houi hoc'h-unan so enjandret,
Hep commançamant gant ho Tad

En ur fæçon incomparabl.

Sclerijen an Tad eternel,
Hon esperanç perpetuel,
Clevit attantif ar bedeu
A ra deoc'h ho servijerien.

Ho pêt memor, Salver ar bet,
E quemersoc'h, pa oac'h ganet
Eus ar Verc'hes evidomp-ni,
Ur c'horf henvel ouz hon hini.

Evelse an devez presant
O tont bep bloaz, a represant
Oc'h digant ho Tad benniguet
Deut evit sauvetei ar bed.

Ar mor, an douar hac an eê,
Ha quement so enno ive
A veul gant ur joa bras meurbet
Ho Tad d'ho peza digacet.

Ha ni pa'z omp, ô va Jesus,
Prenet gant ho coad precius,
A gan deoc'h ur c'hantic nevez
D'an deiz eus ho quinivelez.

Dec'h-hu, hon Autrou benniguet,
So gant ur Verc'hes bet ganet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel,
Ra vezo ur gloar eternel.

Evellen bezet grêt.

℣. An Autrou Doue meulet ra vezo.

℟. En deveus grêt deomp anaout he Vap hor Salver, meulet ra vezo.

pium, Natus ineffabiliter.

Tu lumen, tu splendor Patris, Tu spes perennis omnium, Intende quas fundunt preces Tui per orbem famuli.

Memento, salutis auctor, Quod nostri quondam corporis, Ex illibatâ Virgine Nascendo, formam sumpseris.

Sic presens testatur dies, Currens per anni circulum, Quòd solus à sede Patris; Mundi salus adveneris.

Hunc cœlum, terra, hunc mare, Hunc omne quod in eis est, Auctorem adventûs tui Laudans exultat cantico.

Nos quoque qui sancto tuo Redempti sanguine sumus, Ob diem natalis tui, Hymnum novum concinimus.

Gloria tibi, Domine, Qui natus es de Virgine, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula. Amen.

℣. Notum fecit Dominus, alleluia.
℟. Salutare suum, alleluia.

*An Hymn* Hostis Herodes impie, *assambles gant an Hymn* O sola magnarum urbium, *evit gouel ar Rouanez hac evit ar Sul varlerc'h ; eleac'h ma'z eo expliquet petra a sinifi ar presantou a eureu an tri Roue a Oriant d'ar Mabic Jesus.* Var an ton latin.

HOstis Herodes impie, Christum venire quid times ? Non eripit mortalia, Qui regna dat cœlestia.

Ibant Magi quam viderant, Stellam sequentes præviam : Lumen requirunt lumine, Deum fatentur munere.

Lavacra puri gurgitis, Cœlestis Agnus attigit, Peccata quæ non detulit, Nos abluendo sustulit.

Novum genus potentiæ, Aquæ rubescunt hydriæ, Vinumque jussa fundere, Mutavit unda originem.

O sola magnarum urbium, Major Bethleem, cui contigit Ducem salutis cœlitùs Incorporatum gignere.

Quem stella quæ solis rotam Vincit

PErac ho spont - hu Jesus-Christ
O tont er bed, Herodes trist ?
Ne glasq quet ho cloar tamporel,
Pa ro ar c'hloar celestiel.

Tri roue o c'heul ur stereden,
A glasque gant he sclerijen
Ar guir sclerijen Map Doue,
Ha dre ho fresanç hen avouee.

Oan Doue hirio a douchas
Ouz an dour pur er badezas ;
Hor pec'hejou en deus goalc'het,
Rac divlam oa diouz peb pec'het.

Un dra nevez so c'hoarvezet,
An dour er brocou so ruziet
Ha chenjet en guin excellant
Gant he c'hourc'hemen puissant.

C'houi hoc'h-unan eo an nopla,
Bethléem, dreist arç'heriou brassa,
Pa'z eo enoc'h eo bet ganet
Hor Salver en em incarnet.

Ur stereden a voa caëroc'h
Eguet an heol, ha brillantoc'h,
A roas da c'hout oa deut er bed
Un Doue gant ur c'horf douarec.

An tri roue pa her guelsont,
Dirazan en em brosternsont,
Oc'h offr dezan gant reveranç
Ar myr, an aour hac an esanç.

An aour a zisquez eo roue,
An esanç a zesq eo Doue,
Ha dre ar myr ec'h enevnmp

Eo un den mortel eveldomp.
Ni a dle offr dezan ivez
En preaant aour ar garantez,
Myr ar vortification
Hac esanç an devotion.
Dec'h-hu, hon Autrou benniguet,
Hirio gueneomp anavezet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezn ur c'hloar eternel.
Evellen bezet grêt.

℣. Rouanez Tharaia hac an enezi a offro da Vap Doue presantou.

℟. Rouanez an Arabet ha Saba a zigaço dezan donæsonou.

decore ac lumine, Venisse terris nuntiat Cum carne terrastri Deum.

Vidêre postquàm illum Magi, Eoa promunt munera, Stratique votia offerunt Thua, myrrham at aurum regium.

Regem Deumque annuntiant Theaaurus et flagrana odor Thuris Sabæi, et myrrbeus Pulvia aepulcrum prædocet.

Gloria tibi, Domine, Qui apparuisti hodiè, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula. Amen.

℣. Reges Tharsis et insulæ munera offerent.

℟. Regea Arabum et Saba dona adducent.

*An Hymn* Audi, benigne Conditor, *pehini a vez lavaret abarz ar* Magnificat *adalec ar Sul quenta eus ar C'horaïs bete dissul Bleuniou, evit requeti digant Doue ma plija ganta pardoni deomp hor pec'hejou, ha ma vezo profitabl hor iuniou d'hor silvidiguez.* Var an ton ma vezo canet en latin.

NI ho aupli, Crouer ar bed,
Er c'boraïs-ma da glevet
Ar pedennou bac an daëlou
A offromp deoc'h dre hor iuniou.
Hor c'halonou c'houi a ene,
C'houi e oar hon infirmite;
Pazistrômp ouzoc'h, ni ho ped,
Pardonit deomp hon oll bec'het.
Cala hon eus ſpec'het, ni her goar,

AUdi, benigne Conditor, Nostras preces cum fletibus, In hoc sacro jejunio Fusas quadragenario.

Scrutator alma cordium, Infirma tu acia virium, Ad.

te reversis exhibe Remissionis gratiam.

Multùm quidem peccavimus, Sed parce confitentibus, Ad laudem tui nominis, Confer medelam languidis.

Sic corpus extrà conteri, Dona per abstinentiam, Jejunet ut mens sobria A labe prorsùs criminum.

Mæs pardonit evit ho rloar,
Pa regretomp hor pec'hejou,
Ha roït remed d'hor c'hlêvejou.

Hor c'horf dre ar iun castiset,
Grit ma vezo sobr hor speret,
Evit diouz peb seurt lousdôni
A bec'het en em absteni.

Ni ho supli, Dreindet eürus,
Pa'z oc'h un Doue trugarezus,
Grit ma tennimp eus hor iuniou
Ur profit bras d'hon eneou.

Evellen bezet grêt.

℣. Doue en deveus recommandet d'he Ælez.

℟. Evit ma ho tiouallint eo hoc'h oll henchou.

Præsta, beata Trinitas; Concede, simplex Unitas, Ut fructuosa sint tuis Jejuniorum munera.

Amen.

℣. Angelis suis Deus mandavit de te.

℟. Ut custodiant te in omnibus viis tuis.

*An Hymn* Vexilla regis prodeuot, *pehini a vez lavaret abarz ar* Magnificat *en amser Bassion en diou sizun diveza eus ar C'horaïs, ha da vouel ar Groas, hac a vez mad ive da lavaret bep guener a-hed ar bloaz, evit enori ar maro en deveus gouzanvet hor Salver ouz ar groas evidomp.* Var an ton latin.

VExilla regis prodeunt, Fulget crucis mysterium, Quo carne carnis conditor Suspensus patibulo.

Quo vulneratus insuper, Mucrone diro lanceæ, Ut nos lavaret crimine,

CHetu anseio ar roue presant,
Chetu myster ar groas pataot
Ouz pehini ê bet stagnet
Corf nep en deveus hor c'hrouet.

Outi e oe toullet ivez
Gant ul lanç cruel he gostez;
Evit hor goalc'hi diouz pec'het,
Dour ha goad so bet sortiet.

Chetu ersin accomplisset
Ar pez en deus David canet,

Pa lavare Doue a renô
Dre ar c'hoad santel en peb bro.

O guezen gaër ha precius,
Ornet gant pourpr ar roue Jesus,
Ha dreist peb coat all cavet dîn
Da douich ouz membrou quen divin !

Eürus ar groas e deus douguet
Ouz he divrec'h rançon ar bed,
Da valanç d'he gorf servijet,
Hac an ifern disesiet.

O croas ! c'houi eo hon esperanç,
Ni ho salud gant reveranç;
Cresquit santelez ar re vad,
Ha roït pardon d'ar re goupabl.

Meulet ra viot da viquen
O Treindet sacr un Doue epquen,
Gouarnit ato, ni ho ped,
Dre'r groas nep hoc'h eus sauvetet.

Evelse bezet grêt.

℣. Autrou Doue, ma dilivrit diouz an drouc-speret.

℟. Plijet gueneoc'h ma freservi diouz ar re vechant.

Manavit undâ et sanguine.

Impleta sunt quæ concinit David fideli carmine, Dicens: In nationibus, Regnavit à ligno Deus.

Arbor decora et fulgida, Ornata Regis purpura, Electa digno stipite, Tam sancta membra tangere.

Beata cujus brachiis Sæcli pependit pretium, Staterâ factâ corporis, Prædamque tulit tartari.

O Crux! ave, spes unica, Hoc passionis tempore, Auge piis justitiam, Reisque dona veniam.

Te, summa, Deus, Trinitas, Collaudet omnis spiritus, Quos per crucis mysterium Salvas, rege per sæcula. Amen.

℣. Eripe me, Domine, ab homine malo.

℟. A viro iniquo eripe me.

*Cantic var* O filii et filiæ, *pehini a servijo da Hymn da vouelìou Pasc, evit meuli Doue eus ar resurrection hor Salver.* Var an ton ma vez canet en Latin.

CLevit, bugale, me ho ped,
Roue an eê glorifiet
A varo so ressuscitet.

O Filii et filiæ,
Rex cœlestis,
Rex gloriæ Morte,

surrexit hodiè. Alleluia. Alleluia, alleluia, alleluia.

Et mane primâ Sabbati, Ad ostium monumenti, Accesserunt discipuli. Alleluia, etc.

Et Maria-Magdalene, Et Jacobi et Salome, Venerunt corpus ungere. Alleluia, etc.

In albis sedens Angelus, Prædixit mulieribus : In Galilæâ est Dominus. Alleluia, etc.

Et Joannes Apostolus Cucurrit Petro citiùs, Monumento venit priùs. Alleluia, etc.

Discipulis astantibus, In medio stetit Christus, Dicens : Pax vobis omnibus. Alleluia, etc.

Ut intellexit Dydimus, Quia surrexerat Jesus, Remansit fide dubius. Alleluia, etc.

Vide, Thoma, vide latus, Vide pedes, vide manus, Noli esse incredulus. Alleluia, etc.

Meulomp Doue.
Meulomp Doue, meulomp Doue,
Meulomp Doue.

D'ar Sul vintin gant carantez,
E teuas an disquibien d'ar bez,
Evit gouzout ar virionez.
Meulomp Doue, etc.

Santez Madalen, Jacobi,
Ha Salome, an teir Mari
A zeuas evit he onganti.
Meulomp Doue, etc.

Un Æl en guenn-caun asezet
Annonças neuse d'ar merc'het,
Jesus en Galilee so eet.
Meulomp Doue, etc.

Sant Ian gant hast ha gant joa bras
D'ar bez araoc Per a redas,
Ha quent ivez ec'h erruas.
Meulomp Doue, etc.

D'an disquibien a voa assamblet
Jesus en creis apparisset,
(Ar peoc'h deoc'h) en deus lavaret
Meulomp Doue, etc.

Pa glevas Thomas Dydimus
E voa ressuscitet Jesus,
Casimant e chomas douetus.
Meulomp Doue, ete.

Sell, Thomas, sell ouz va c'hostez.
Ouz va zreid, va daouarn ivez,
Hac incredul pelloc'h na vez.
Meulomp Doue, etc.

Thomas o velet quement-se,
A respontas deza neuse :
C'houi e va Autrou, va Doue.

Meulomp

Meulomp Doue, etc.
Eürus nep n'ho deus quet guelet
Hac hep douetanço deus credet,
Er c'hloar e vezint curunet.
Meulomp Doue, etc.
He-ma so ur goel hras meurbet,
Solennisomp-en gant respet;
Canomp: Doue ra vezo meulet.
Meulomp Doue, etc.
Rae-se gant guir humilite,
O veza devot da Zune,
Rentomp graçou d'he vajeste.
Meulomp Doue.
Meulomp Doue, meulomp Doue,
Meulomp Doue.
℣. He-ma en an deiz pehini en grêt gant an Autrou.
℟. En em rejouissomp enna o veuli Doue gant ur joa bras.

Quandò Thomas vidit Christum, Pedes, manus, latus suum, Dixit: Tu es Deus meus. Allel.
Beati qui non viderunt, Et firmiter crediderunt Vitam æternam habebunt. Alleluia.
In hoc festo sanctissimo Sit laus et jubilatio, Benedicamus Domino, Allel.
Ex quibus nos humillimas, Devotas atque debitas, Deo dicamus gratias. Alleluia Alleluia, alleluia, alleluia.

℣. Hæc dies quam fecit Dominus
℟. Exultemus et lætemur in eâ

*An Hymn* Ad cœnam Agni, *pehini a vez lavaret araoc ar* Magnificat *adalec dissul ar C'hasimodo betec ar Iaou-Basq.* Var an ton Latin.

DA goan an oan pasq recevet,
Prudant hac en guen-cann guisquet,
Tremenet gueneomp ar mor ruz,
Canomp victor hon roue Jesus.
He gorf sacr a so bet rostet
Var auter ar groas venniguet,
Hac oc'h he zibri gant he c'hoad
E vevomp en graç Doue hon Tad.
En amser Fasq omp preservet

AD cœnam agni providi, Et stolis albis candidi, Post transitum maris rubri, Christo canamus principi.
Cujus corpus sanctissimum, In arâ Crucis torridum, Cruore ejus roseo, Gustando vivimus Deo.

Protecti Paschæ vespere, A devastante Angelo, Erepti de durissimo Pharaonis imperio.

Jam Pascha nostrum Christus est, Qui immolatus Agnus est, Sinceritatis azyma, Caro ejus oblata est.

O verè digna hostia! Per quam fracta sunt tartara, Redempta plebs captivata, Reddita vitæ præmia.

Consurgit Christus tumulo, Victor redit de barathro, Tyrannum trudens vinculo, Et paradisum reserans.

Quæsumus, auctor omnium, In hoc paschali gaudio, Ab omni mortis impetu Tuum defende populum.

Diouz ravaij an Æl coloret,
Ha dilivret diouz Pharaon
A voa he ren criz diræson.

Jesus ê hor guir basq breman,
Hor sacrifiç hac hor guir oan,
He guic so ur bara hep goell,
En deveus offret o vervell.

O hostif dîn eus an oferen,
Hoc'h eus torret porz an ifern,
Ereou ar maro discoulmet,
Hac ar vuez deomp-ni rentet.

Savet eo eus ar bez Jesus,
Deut eus al limb victorius:
An tirant en deus amaret,
Hac ar barados digoret.

Crouerquement tra so er bed,
Er jou pascal-ma ni ho ped
Da zifen ho pobl quer ato
Diouz peb effort eus ar maro.

D'ec'h-hu, hon Autrou beniguet,
So a varo ressuscitet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel.
Evellen bezet grêt.

℣. Chomit gueneomp, Autrou, meulet ra viot.
℟. Rac pardaëzi a ra hor buez,
Doue ra vezo meulet.

Gloria tibi, Domine, Qui surrexisti à mortuis, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula. Amen.

℣. Mane nobiscum, Domine, alleluia.
℟. Quoniam advesperascit, alleluia.

*An Hymn* Jesu, nostra redemptio, *pehini a vez lavaret araoc ar* Magnificat, *d'ar Iaou-Basq ha d'ar Sul varlerc'h.*

O Jesus, Redamtor ar bed,
Hon c'harantez hac hor souhet,
Crouer an oll ha guir Doue,
En fin an amser den ive.

Pe gant truez oc'h-hu trec'het,
Ma hoc'h eus douguet hor pec'het,
O soufr ur maro quer cruel
D'hon tenna a varo eternel?

Da zilivra ho captivet
Oc'h bet en ifern disquennet;
Hac ar victor gounezet mad,
Oc'h pignet en tu-deou d'ho Tad.

Ni hu ped dre ho madelez,
Da drec'hi hon oll drouguiez,
O rei deomp pardon hac ar c'hraç
En eê d'ho quelet faç-ouz-faç.

Bezit hon oll rejouissanç,
Pa dleit beza hon recompanç;
Ra vezo enoc'h hep muiquen
Hon oll c'hloar evit biquen.

D'ec'h-hu, hon Autrou benniguet,
A so dreist an astrou pignet,
D'ho Tad ha d'ar Speret Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel.

Evellen bezet grêt.

℣. Hon Autrou meulet ra vezo.

℟. En deveus preparet be dron en eê, Doue ra vezo meulet.

JEsu, nostra redemptio, Amor et desiderium, Deus creator omnium, Homo in fine temporum.

Quæ te vicit clementia, Ut ferres nostra crimina; Crudelem mortem patiens, Ut nos à morte tolleres.

Inferni claustra penetrans, Tuos captivos redimens, Victor triumpho nobili, Ad dextram Patris residens.

Ipsa te cogat pietas, Ut mala nostra superes, Parcendo et voti compotes, Nos tuo vultu saties.

Tu esto nostrum gaudium, Qui es futurus præmium. Sit nostra in te gloria, Per cuncta semper sæcula.

Gloria tibi, Domine, Qui scandis super sidera, Cum Patre et Sancto Spiritu, In sempiterna sæcula. Amen.

℣. Dominus in cœlo, alleluia.

℟. Paravit sedem suam, alleluia.

*An Hymn* Veni, Creator Spiritus, *pehini a vez lavaret araoc ar* Magnificat *d'ar Pantecost, hac a so mad da lavaret da bep poent evit goulen assistanç ar Speret Santel en peb izom.* Var an ton Latin.

VEni, Creator Spiritus, Mentes tuorum visita, Imple supernâ gratiâ, Quæ tu creâsti pectora.

Qui paracletus diceris, Donum Dei altissimi, Fons vivus, ignis, caritas Et spiritalis unctio.

Tu septiformis munere, Dextræ Dei tu digitus, Tu ritè promissum Patris, Sermone ditans guttura.

Accende lumen sensibus, Infunde amorem cordibus, Infirma nostri corporis Virtute firmans perpeti.

Hostem repellas longiùs, Pacemque dones protinùs, Ductore sic te prævio, Vitemus omne noxium.

Per te sciamus da Patrem, Noscamus atque Filium, Te utriusque Spiritum,

DEut, Speret Crouer, eus an eê,
Deut da visita hon ene,
Ma vezo eus ho craç carguet
Ar galonou hoc'h eus crouet.

C'houi so hanvet ar c'honsoler,
Donæson Doue hor c'hrouer,
Feunteun a vuez, tân eternel
Hac onction spirituel.

Seiz donæson a roït ive,
C'houi eo ar biz a zorn Doue,
C'houi eo prometet gant an Tad,
Hac hon laca da gomservad.

Roït sclerijeu d'hor sperejou,
Roït carantez d'hor c'halonou,
Ha roït vertuz ha fermete
D'hor c'horf en he infirmite.

Pellaït ar speret adversour,
Roït deomp ho peoc'h hac ho sicour,
Ha grit dre ho cundu bepret
Ma tiouallimp diouz peb pec'het.

Grit deomp anaout Doue an Dad,
Hac assambles Doue ar Map,
Ha cridi ferm ez oc'h ive
Speret an eil hac eguile.

Ra vezo gloar d'an Tad rentet,
D'ar Map a so ressuscitet,
Ha d'ar Speret Santel ive
Epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

℣. En meur ;a langaij prezegue an ebestel, Doue ra vezo meulet.

℟. An traou bras en deveus grêt Doue, meulet ra vezo.

Credamus omni tempore.

Gloria Patri Domino, Natoque qui à mortuis, Surrexit ac Paracleto, In sæculorum sæcula. Amen.

℣. Loquebantur variis linguis Apostoli, alleluia.

℟. Magnalia Dei, alleluia.

*An Hymn* O lux, beata Trinitas, *pehini a vez lavaret araoc ar* Magnificat *dissul an Dreindet.* Var an ton Latin.

O Sclerder eürus, o Treindet,
Quenta unite so er bet;
An heol a velomp o tremen,
Roït d'hor c'halon ho sclerijen.

Grit d'ar mintin ma ho meulimp,
Ha d'ar pardaëz ma ho pedimp,
Evit meuli ho majeste
Da bep poent gant humilite.

Roït deomp bete fin hor buez,
Feiz, esperanç ha garantez,
Ma c'hellimp goude ar maro
Mont en eê d'ho meuli ato.

Meuleudi d'an Tad eternel,
D'ar Map ha d'ar Speret Santel,
Tri ferson en un Doue epquen,
Eus a vrema da virviquen.

Evellen bezet grêt.

℣. Autrou Doue, c'houi a so benniguet er firmamant eus an eê.

℟. C'houi a so dîn a bep meuleudi, ha leun a c'hloar epad an eternite.

O Lux, beata Trinitas, Et principalis unitas, Jam sol recedit igneus, Infunde lumen cordibus.

Te manè laudum carmine, Te deprecemur vesperè: Te nostra supplex gloria Per cuncta laudet sæcula.

Deo Patri sit gloria, Ejusque soli Filio, Cum Spiritu Paracleto, Et nunc et in perpetuum. Amen.

℣. Benedictus es, Domine, in firmamento cœli.

℟. Et laudabilis et gloriosus in sæcula.

## AN ORÆSONOU PROPR

### DA GUEMENT SUL A SO HED AR BLOAZ,

*Pere a leverrot gant ar celebrant en commançamant an Oferen, ha gant an officiant en fin ar Gousperou goude ar* Magnificat, *peb-hini aneso d he Sul propr. Mæs eleac'h* Dominus vobiscum *e c'hellot lavaret ato abars an oræson, ar verset hac ar respont-ma pehini a velit ama.*

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

℣. Autrou Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

*Oræson ar Sul quenta eus an Azvent.*

*Oremus.*

EXcita, quæsumus, Domine, potentiam tuam et veni; ut ab imminentibus peccatorum nostrorum periculis te mereamur protegente eripi, te liberante salvari, qui vivis et regnas in unitate, etc.

*Pedomp.*

AUtrou Doue, plijet guenech excita ho callout da do t davedomp, evit ma veritimp beza dilivret dre ho protection souveren diouz an oll danjerou ma'z omp engajet enno dre hor pec'hejou, ha beza sauveteet guenec'hu; e'houi pehini ê hon Redamtor, hac a vev hac a ren ar memes Doue gant an Tad hac ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evelse bezet grêt.

*Oræson an eil Sul eus an Azvent.*

EXcita, Domine, corda nostra ad præparandas Unigeniti tui vias; ut per ejus adventum purificatis tibi mentibus servire

AUtrou Doue, plijet guenech excita hor c'halonou da brepari an hent d'ho Map unic, evit, dre ar c'hraç eus he zonediguez, ma veritimp ho servija gant eneou purifiet. Ar pez a c'houlennomp dre ar memes Je-

sus-Christ pehini a vev hac a ren ur memes Doue gueneoc'h hac gant ar Speret Santel epad an oll eternite. Amen.

mereamur. Qui tecum vivit et regnat, etc.

*Oræson evit an trede Sul eus an Azvent.*

AUtrou Doue, plijet gueneoc'h selaou favorablamant hor pedennou, hac oc'h hor bisita, sclerrât an devalijen eus hor speret dre ar sclerijen eus ho craç, c'houi pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant an Tad hac ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evelse bezet grêt.

AUrem tuam, quæsumus, Domine, precibus nostris accommoda, et mentis nostræ tenebras gratiâ tuæ visitationis illustra, qui vivis, etc.

*Oræson evit ar pevare Sul eus an Azvent.*

AUtrou Doue, plijet gueneoc'h, ni ho supli, excita ho callout da zont devedomp d'hor sicour gant ur vertus vras, evit ma en em hasto ho madelez da reï deomp dre ho craç ar sicour pe veus a hini hon rent iodîn hor pec'hejou; c'houi pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant an Tad hac ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evelse bezet grêt.

EXcita, quæsumus, Domine, potentiam tuam et veni, et magnâ nobis virtute succurre, ut per auxilium gratiæ tuæ, quod nostra peccata præpediunt, indulgentia tuæ propitiationis acceleret; qui vivis et regnas, etc.

*Oræson ar Sul diveza eus ar bloaz, pehini a erru dindan an eizvet eus a Nedelec, a vez lavaret en renq an Oræsonou eus a voueliou Nedelec ive; ha rae-se e c'heffot tu-ma varlerc'h Gousperou Nedelec, dirac un oræson evit ar goueliou.*

*Evit ar Sul quenta eus ar bloaz ne deus nac oræson nac Ofiç, na ne reet mantion ebet anezan, mar guerru aburz mu ve tremenet gouel ar Rouanez. En hevelep façon mar guerru ar Sul-ma da vouel ar Circon-*

*cision, ne vezo lavaret nemet Gousperou ar Circoncision gaat ar memor eus a eizvet sant Stephan epquen, hep memor ebet eus ar Sul. Mar guerru da eizvet sant Stephan, da lavaret eo, du ben an eiz dez eus he vouel, e vezo lavaret Gousperou ar Merzer sant Stephan gant ar chabistr bian eus a vouel sant Ian Evangelist hac an Hymn* Exultet cœlum *eus a C'housperou an Ebestel, ha goude-se ar Verset, an Antifonen pe ar recommandation hac an Oræson eus a vouel sant Ian Evangelist, hac er fin ar memor eus a sant Stephan hac eus an Innoçantet, hep netra evit Sul.*

*Mar guerru ar memes Sul da ben an eiz dez eus a vouel sant Ian Evangelist, e vezo lavaret Gousperou an Ebestel het-a-hed ha quement so merquet tu-ma varlerc'h evit gouel sant Ian da Nedelec; hac er fin e vezo great ar memor eus a eizvet an Innoçantet evel d'ho gouel. Mar guerru ar Sul-ma da benn an eiz dez a vouel an Innoçantet, e vezo lavaret Gousperou ar Verzerien gant Hymn an Innoçantet ha quement-sa lequeet evit ar gouel tu ma da Nedelec, oc'h ober memor goude eus an deiz diaguent gouel ar Rouanez, p'evit hini e vezo quemeret Oræson ar Sul a erru dindan eizvet Nedelec, hac erfin ar memor eus a sant Telesphor Merzer. Mar guerru al Sul quenta-ma eus ar bloaz derc'hent gouel ar Rouanez, e vezo lavaret en Oferen Oræson ar Sul dindan eizvet Nedelec, pehini so tu ma araoc miz Guenver, hac evit Gousperou e vezo quemeret re ar gouel eus ar Rouanez het-a-hed; ha toudememes mar guerru al lavaret Sul da lavaret gouel, hep e vezo great memor ebet eus ar Sul-se d'an oll deziou-mâ.*

*Oræson ar Sul pehini a erru dindan an eizvet eus a vouel ar Rouanez, ha goude pehini e leverrot ive Oræson gouel ar Rouanez, pehini a gueffot tu-mâ varlerc'h en miz Guenver.*

VOta, quæsumus, Domine, supplicantis populi cœlesti pietate pro-

AUtrou Done, recevit favorablamant ar vœuou hac ar pedennou humbl eus ho pobl ar gristenien fidel, ha squillit ho pe-

nediction celeatiel varnezo, evit ma anavezint petra dleont da ober, ha ma c'hallint ober ar pez ho devezo anavezet. Ni her goulen dre verit hon Autrou Jesus-Christ ho Map, etc.

æquere; ut et quæ agenda sunt videant, et ad implenda quæ viderint, convalescant. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

*D'an eil Sul varlerc'h gouel an Rouanez a gourchemennet gant ar Pab Innoçant treizecvet ober an Ofiç eus an Hano a Jesus partout dre an Ilis universel. Nemet etablisset ve'ta en hoc'h Ilis gouel an Hano a Jesus d'ar pevarzecvet a viz Guenver, evel ma'z eo en meur a leac'h, e leverrot hirio Gousperou ar Gouelma, evel ma int merquet ama varlerc'h d'ar pevarzecvet deves a vis Guenver; ha neuse goude an Oræson eus a gouel an Hano a Jesus, e leverrot ar Verset hac an Oræson eus an eil Sul-ma varlerc'h gouel ar Rouanez.*

*Oræson ar Sul varlerc'h gouel ar Rouanez.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, c'houi pehini a zeu da regli ha da c'houarn quement a dremen en eê ha var an douar assambles; exaucit favorablamant ar pedennou eus ho pobl, ha grit deomp jouissa eus ho peoc'h epad an amser eus hor buez; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ren, etc.

Omnipotens sempiterne Deus; qui cœlestia simul et terrena moderaris, supplicationes populi tui clementer exaudi, et pacem tuam nostris concede temporibus. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

*Oræson an drede Sul varlerc'h ar Rouanez.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, plijet gueneoc'h selliet gant ul lagaò favorabl ouz hor aempladurez, hac asten an dorn puissant eus ho majeste d'hor proteji ha d'hon diouall;

Omnipotens sempiterne Deus, infirmitatem nostram propitius respice, atque ad protegendum nos dexte-

ram tuæ majestatis extende. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h ha gant ar Speret Santel, etc.

*Oræson ar pevare Sul goude ar Rouanez.*

DEus, qui nos in tantis periculis constitutos pro humanâ scis fragilitate non posse subsistere; da nobis salutem mentis et corporis ut ea quæ pro peccatis nostris patimur, te adjuvante, vincamus. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

VA Doue, c'houi pehini a oar ervad, er sempladurez ma emaomp, ne ellomp quet en em souten etouez quement a zanjerou; plijet gueneoc'h reidenomp iec'het an ene hac ar c'horf, evit ma trec'himp dre hoc'h assistanç an adversiteou pere a souffromp en punition eus hor pec'hejou. Ni her goulen dre verit hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h. Amen.

*Oræson ar pempet Sul varlerc'h ar Rouanez.*

FAmiliam tuam, quæsumus, Domine, continuâ pietate custodi, ut quæ in solâ spe gratiæ cœlestis innititur, tuâ semper protectione muniatur. Per Dominum nostrum Jesum-Christum.

AUtrou Doue, ni ho supli da gonservi ho famil gristen dre un assistanç continuel eus ho madelez, evit d'ar fin oc'h en em fiati epquen var an esperanç eus ho craç celestiel, ma vezo bepret soutenet gant ho protection divin; dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, etc.

*Oræson ar c'huec'hvet Sul varlerc'h ar Rouanez.*

PRæsta, quæsumus, omnipotens Deus, ut semper rationabilia meditantes, quæ tibi sunt placita et dictis exequamur et factis.

VA Doue oll galloudec, grit deomp ar c'hraç, ni ho supli, ma vezo carguet hor speret ato a sonjesonou mad ha resonabl, evit ma executimp ato ives ha dre gomps ha dre action ar pez a so agreabl dirazoc'h. Dre verit hon

Autrou Jesus-Christ, etc.

Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

*Oræson evit Dissul ar Septuagesim, pehini so galvet hervez ar bed, Dissul ar Pus-Dibus.*

AUtrou Doue, ni ho suppli da exauci dre ho madelez ar pedennou eus ho pobl, evit ma teui ho trugarez, abalamour d'ar c'hloar eus hoc'h hano, d'hon dilivra eus an afflictionou pere a stourm ouzomp dre sujet hor pec'hejou. Ni er goulen dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, etc. Amen.

PReces populi tui, quæsumus, Domine, clementer exaudi, ut qui justè pro peccatis nostris affligimur, pro tui nominis gloriâ misericorditer liberemur. Per Dominum nostrum, etc.

*Oræson Dissul ar Sexagesim, pehini so galvet hervez ar bed, Dissul ar Pus-Lard.*

VA Doue, c'houi pehini a vel ervat ne lequeomp quet hor fizianç en œuvr vad ebet a guement a reomp : grit dre ho madelez ma vezimp fortifiet a enep an oll adversiteou gant ar brotection hac an assistanç a zoctor an nationou. Ar pez a c'houlennomp dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unie, etc.

DEus, qui conspicis quia ex nullâ nostrâ actione confidimus, concede propitius, ut contrà adversa omnia doctoris gentium protectione muniamur. Per Dominum nostrum, etc.

*Oræson Dissul ar C'huinquagesim, pehini so galvet hervez ar bed, Dissul ar Lard.*

AUtrou Doue, selaouit, mar plij gueneoc'h, favorablamant hor pedennou, ha goude hor beza diangajet eus al liamou hor pec'hejou, hor preservit ivez diouz peb seurt adversiteou. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unie, pehini a vev, etc.

PReces nostras, quæsumus, Domine, clementer exaudi, atque à peccatorum vinculis absolutos, ab omni nos adversitate custodi. Per Dominum, etc.

*Oræson Demerc'her al Ludu evit an Oferen.*

PRæsta, Domine, fidelibus tuis, ut jejuniorum venerandа solemnia et congruâ pietate suscipiant, et securâ devotione percurrant. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

AUtrou Doue, plijet gueneoc'h reï ar c'hraç d'ar gristenien fidel da receo gant ur guir respet ar solennite venerabl eus ar iuniou-ma, ha d'ho observi het-a-hed ive gant ur guir devotion. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h, etc.

*Evit an Oferen hac ar Gousperou d'ar memes deiz.*

INclinantes se, Domine, majestati tuæ, propitiatus intende, ut qui divino munere sunt refecti, cœlestibus semper nutriamur auxiliis. Per Dominum, etc.

AUtrou Doue, sellit a druez hac en em apæsit ouzomp-ni pere a zeu d'en em humilia dirac ho majeste, evit d'ar fin o veza repuet dre ho liberalite divin, ma vezimp substantet atu dre hoc'h assistanç celestiel; dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

*Oræson evit ar Sul quenta eus ar C'hoaraïs.*

DEus qui Ecclesiam tuam annuâ Quadragesimali observatione purificas, præsta familiæ tuæ, ut quod à te obtinere abstinendo nititur, hoc bonis operibus exequatur. Per Dominum, etc.

O Va Doue, c'houi pehini a burifi hoc'h Ilis dre voyen an amser santel eus ar c'hoaraïs pehini a observ bep bloaz, grit ma teuimp da executi dre hon œuvrou mad ar pez a glascomp da obteni dre hon abstinanç. Ni er goulen dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

*Oræson evit an eil Sul eus ar C'hoaraïs.*

DEus, qui conspicis omni nos [v]irtute destitui, in-

O Va Doue, c'houi pehini a vel ervad n'hon eus nerz ebet ac'hanomp hon-unan, plijet

gueneoc'h hon diouall hac a-ziabarz hac a ziaveas, evit ma vezimp preservet diouz an oll adversiteou pere a ell afflija hor c'horf, ha ma vezimp purifiet diouz an oll goall sonjesonou pere a ell souilla hon ene. Ni her goulen dre verit, etc.

teriùs exteriùsque custodi, ut ab omnibus adversitatibus muniamur in corpore, et à pravis cogitionibus mundemur in mente. Per Dominum nostrum, etc.

### *Oræson evit an trede Sul eus ar C'hoaraïs.*

O Va Doue oll galloudec, recevit, ni ho supli, ar vœuiou hac ar pedennou eus hor c'halonou humiliet, hac astennit ar vreac'h eus ho majeste d'hon difen; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

QUæsumus, omnipotens Deus, vota humilium respice, atque ad defensionem nostram dexteram tuæ majestatis intende. Per.

### *Oræson evit ar pevare Sul ar C'hoaraïs.*

O Va Doue oll-galloudec, ni ho supli, evel ma'z omp afflijet gant cals a virou pere hon eus meritet dre hor pec'hejou; grit ma vezimp soulajet dre ar gonsolation eus ho craç. Ar pez a c'houlennomp dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

COncede, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui ex merito nostræ actionis affligimur, tuæ gratiæ consolatione respiremus. Per Dominum, etc.

### *Oræson evit Sul ar Bassion.*

O Va Doue oll-galloudec, ni ho supli da sellet ouz ho famill grieten gant ul lagad favorabl, en hevelep fæçon ma vezo cunduet dre ho providançer pez a apparchant ouz ar c'horf; ha ma vezo conservet dre ho craç er pez a apparchant ouz an ene. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

QUæsumus, omnipotens Deus, familiam tuam propitius respice, ut te largiente regatur in corpore, et te servante custodiatur in mente. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

## *Oræson evit Dissul Bleuniou.*

OMnipotens sempiterne Deus, qui humano generi ad imitandum humilitatis exemplum, Salvatorem nostrum carnem sumere et crucem subire fecisti, concede propitius, ut et patientiæ ipsius habere documenta et resurrectionis consortia mereamur. Per.

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, pehini hoc'h eus great d'ho Map hor Salver quemeret an natur humen ha soufr ar maro eus ar groas, evit rei d'an dud un exempl a humilite da imita; grit deomp ar c'hraç, ni ho supli, d'he imita en he batiantet, ha da gaout perz ganta en he resurrection glorius; Dre ar memes Jesus-Christ, ho Map unic, hou Autrou, etc.

## *Oræson evit an tri dez diveza eus a sizun ar binijen, particulieramant evit Derguener a Groas.*

REspice, quæsumus, Domine, super hanc familiam tuam, pro quâ Dominus noster Jesus-Christus non dubitavit manibus tradi nocentium et crucis subire tormentum. Qui tecum vivit, etc.

AUtrou Doue, ni ho supli da sellet a druez ouz ar famillma deoc'h, p'evit hini n'en deveus quet bet a zamant hon Autrou J.-C. d'en em livra etre daouarn ar re vechant, ha da c'houzanv an tourmant eus ar groas, hen pehini a vev hac a ren ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret Santel epadan oll eternite.

## *Oræson evit ar Dissul-Fasq.*

DEus, qui hodiernâ die per Unigenitum tuum æternitatis nobis aditum, devictâ morte, reserâsti; vota nostra quæ præveniendo aspiras, etiam adju-

O Va Doue, pehini hoc'h eus digoret deomp hirio an antre eus an eternite eürus dre ar victor en deveus gounezet ho Map unic var ar maro, plijet gueneoc'h clevet ouz ar pedennou hac an desirou mad pere hoc'h eus inspiret deomp, oc'h hor sicour ive d'ho

lacât en effet. Dre ar niemes Jesus-Christ, etc.

vando prosequere. Per Dominum, etc.

*Oræson evit Dillun-Fasq.*

O Va Doue, pehini dre ar myster eus ar solennite a Basq hoc'h eus roet d'ar bed ar remed ouz he glenvet; ni ho supli da squilla var ho pobl an donæson celestiel eus ho craç, evit ma vertio caout al liberte barfet, ha ma avanço ato muioc'h-vui-etre ar vuez eternel; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

DEus, qui solemnitate paschali mundo remedia contulisti, populum tuum, quæsumus, cœlesti dono prosequere, ut et perfectam libertatem consequi mereatur, et ad vitam proficiat sempiternam. Per.

*Oræson evit Demeurz-Fasq.*

O Va Doue, pehini ne baouesit o vultiplia hoc'h Ilis, o reï dezi ato bugale a nevez; grit, mar plij gueneoc'h, ma conservo ho servijerien dre ur vuez vad ar c'hraç eus ar sacramant a vadiziant pehini ho deveus recevet gant ar feiz. Ar pez a c'houlennomp dre verit ho Map J.-C. hon Autrou, pehini a vev, etc.

DEus, qui Ecclesiam tuam novo semper fœtu multiplicas: concede famulis tuis, ut sacramentum vivendo teneant, quod fide perceperunt. Per Dominum nostrum, etc.

*Cantic var ar Pros* Victimæ Paschali laudes, *pehini a vez canet da voueliou Pasq en oferen hac er brocession, hac a allet ive da gana en bresonec var an ton gallec* : Chrétiens, si vous êtes prudents, *pe var un ton all.*

D'Ar victim ha d'an oan pascal
Ni christenien en general
Offromp gant joa ha gant dudi
Ur sacrifiç a veuleudi.
An oan-ma en deveus prenet

VIctimæ Paschali laudes Immolent Christiani.

Agnus redemit

| | |
|---|---|
| oves, Christus innocens Patri Reconciliavit peccatores. | Gant he c'hoad sacr an oll denvet,<br>Pa oe immolet ouz ar groas,<br>O vervel en tourmanchou bras.<br>Jesus-Christ, an oan egarad,<br>Ar bec'herien ouz Doue he Dad<br>En deveus reconciliet,<br>O veza exant a bec'het. |
| Mors et vita duello conflixêre mirando; Dux vitæ mortuus regnat vivus. | Ar vuez hac ar maro ien<br>So bet an eil enep eben,<br>O combati dre un duel<br>Meurbet admirabl ha cruel.<br>Hoguen Jesus ar guir vuez,<br>Ha a ra deomp beva ivez<br>O veza trec'het ar maro,<br>A ren brema pa'z ê beo. |
| Dic nobis, Maria, Quid vidisti in viâ? | Pa'z oc'h bet, Mari-Madelen,<br>O clasq corf ho mestr souveren,<br>Livirit deomp-ni, ni ho ped,<br>Petr'hoc'h eus var hoc'h hent guelet? |
| Sepulcrum Christi viventis, et gloriam vidi resurgentis. | Beza em eus guelet ar bez<br>A Jesus-Christ leun a vuez;<br>Guelet em eus resuscitet<br>Jesus gant ur cloar bras meurbet. |
| Angelicos testes, Sudarium et vestes. | Guelet em eus Ælez Doue<br>So bet testou a guement-se,<br>Al lieni hac al lincer<br>So bet vai dro corf hor Salver. |
| Surrexit Christus spes mea, præcedet vos in Galilæam. | Ressuscitet en assuranç<br>Eo Jesus-Christ va esperanç,<br>Araoc he zisquibien e tle<br>Mont a dra sur da C'halilee. |
| Scimus Christum surrexisse A mortuis verè: Tu nobis, victor Rex, miserere. | Ni gred eo Jesus-Christ ivez<br>Ressuscitet en guirionez;<br>Rac-se, roue victorius,<br>Bezit ouzomp trugarezus.<br>Evellen bezet grêt. |

### *Oræson ar C'hasimodo, ar c'henta Sul goude Pasq.*

O Va Doue oll-galloudec, grit deomp ar c'hraç, ni ho supli, goude ma hon eus echuet ar solennite a voueliou Pasq, da gonservi ato ar speret hac ar profit anezo en oll actionou hac en oll gomportamant eus hor buez; Dre verit hon Autrou ho Map, etc.

PRæsta, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui paschalia festa peregimus, hæc, te largiente, moribus et vitâ teneamus. Per Dominum nostrum Jesum-Christum.

### *Oræson evit an eil Sul varlerc'h Pasq.*

O Va Doue, pehini dre an humilite eus ho Map quer hoc'h eus sávet ar bed en he sa goude ma oa couezet, plijet gueneoc'h accordi ur joa perpetuel d'ho pobl fidel, evit ma reot ar c'hraç d'ar re pere hoc'h eus ampechet na gouezent er maro eternel, da jouissa eus an eürusdet eternel ive; Dre verit ho memes Map unic Jesus-Christ, etc.

DEus, qui in Filii tui humilitate jacentem mundum erexisti; fidelibus tuis perpetuam concede lætitiam; ut quos perpetuæ mortis eripuisti casibus, gaudiis facias sempiternis perfrui. Per eumdem Dominum, etc.

### *Oræson evit trede Sul varlerc'h Pasq.*

O Va Doue, pehini a zisquez ar sclerijen eus ho guirionez d'ar re so faziet divar an hent mad, evit ma c'hallint distrei en hent a justiç hac a santelez; plijet gueneoc'h reï ar c'hraç da guement a zoug ar galite a gristenien da renonç da guement tra so control d'an hano-se, ha da bratica quement so conform dezan; Dre verit, etc.

DEus, qui errantibus, ut in viam possint redire justitiæ, veritatis tuæ lumen ostendis: da cunctis qui christianâ professione censentur, et illa respuere quæ huic inimica sunt nomini, et ea quæ sunt apta sectari. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, etc. Amen.

### *Oræson evit ar pevare Sul varlerc'h Pasq.*

DEus, qui fidelium mentes unius efficis voluntatis; da populis tuis id amare quod præcipis, id desiderare quod promittis, ut inter mundanas varietatea, ibi nostra fixa sint corda, ubi vera sunt gaudia. Per Dominum, etc. Amen.

O Va Doue, pehini a zeu da unissa sperejou ar gristenien fidel en ur memes volontez, pli jet gueneoc'h rei d'ho pobl ar c'hraç da garet ar pez a c'hourc'hemennit ha da zesirout ar pez a brometit, evit d'ar fin etouez ar chenjamanchou eus a draou ar bed, ma chomo bepret hor c'halonou ferm, eleac'h ma *en* em guef ar guir joa; Dre verit hon Autrou, etc.

### *Oræson evit ar pempet Sul varlerc'h Pasq.*

DEus, à quo bona cuncta procedunt, largire supplicibus tuis ut cogitemus, te inspirante, quæ recta sunt, et te gubernante, eadem faciamus. Per.

O Va Doue, digant pehini e teu quement so a vad, ni a offr deoc'h hor pedennou humbl, evit ma plijo gueneoc'h inspira deomp sonjesonou santel, ha reï deomp ar c'hraç d'ho lacât en pratic; Dre verit hon Autrou, etc.

### *Oræson evit ar Rogationou.*

PRæsta, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui in afflictione nostrâ de tuâ pietate confidimus, contrà adversa omnia tuâ semper protectione muniamur. Per.

O Va Doue oll-galloudec, pa'z eo en ho madelez e lequeomp hor fiziançen hon afflictionou, ni ho supli d'hor goarantissa bepret dre ho protection a enep hon oll adversiteou; Dre verit ho Map Jesus-Christ hon Autrou, etc.

### *Oræson evit gouel an Ascansion pe ar Iaou-Basq.*

COncede, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui

O Va Doue oll-galloudec, ni ho supli, evel ma credomp ez ê ho Map unic hon Redamtor

ignet hirio en êvou, grit deomp c'hraç da chom hon-unan anta eno ivez a galon hac a speret; Dre verit ho memes Map unic Jesus-Christ hon Autrou, pehini a vev hac a ren, etc.

hodiernâ die Unigenitum tuum Redemptorem nostrum ad cœlos ascendisse credimus, ipsi quoque mente in cœlestibus habitemus. P.

### *Oræson evit ar Sul varlerc'h ar Iaou-Basq.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, grit ma vezo deoc'h ato devot hac obeissant hor volontez, ha ma servijimp ho majeste gant ur galon sincer; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

OMnipotens sempiterne Deus, fac nos semper et devotam gerere voluntatem, et majestati tuæ sincero corde servire. Per Dominum.

### *Oræson evit Dissul ar Pantecost.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus desquet hac instituet en deiz hirio calonou ho servijerien fidel dre ar sclerijen eus ar Speret Santel: roït deomp ar speret divin-se d'hon lacat da saouri ha da garet ar mad, ha d'hon rejouissa bepret gant he gonsolation. Ni her goulen dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ran gueneoc'h ha gant ar memes Speret Santel en un Doue epquen, etc.

DEus, qui hodiernâ die corda fidelium Sancti Spiritûs illustratione docuisti; da nobis in eodem Spiritu recta sapere, et de ejus semper consolatione gaudere. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium, etc.

### *Oræson evit Dillun ar Pantecost.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus roet ar Speret Santel d'hoc'h ebestel, accordit d'ho pobl ar pez a c'houlen ouzoc'h gant humilite; ha roït ar peoc'h d'ar re ma hoc'h eus roït dezo ar feiz; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, etc.

DEus, qui Apostolis tuis Sanctum dedisti Spiritum, concede plebi tuæ piæ petitionis effectum, ut quibus dedisti fidem, largiaris et pacem. Per.

### *Oræson evit Demeurz ar Pantecost.*

ADsit nobis, quæ sumus, Domine, virtus Spiritûs Sancti, quæ et corpora nostra clementer expurget, et ab omnibus tueatur adversis. Per Dominum nostrum Jesum Christum, etc.

AUtrou Doue, grit, ni ho supli, ma vezimp assistet gant ar vertuz eus ar Speret Santel, evit ma purifio hor c'halonnu dre he drugarez, ha ma hon dilivro diouz peb seurt adversiteou; Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h ha gant ar memes Speret Santel en un Doue epquen, etc.

Evelse bezet grêt.

*Cantic var ar Pros* Veni, Sancte Spiritus, et emitte cœlitùs, *pehini a vez canet en Oferen abars an Aviel da voueliou ar Pantecost.* Var an ton gallec: *Esprit divin, venez répandre*, pe autramant *Réveilles-vous.*

VEni, Sancte Spiritus, et emitte cœlitùs lucis tuæ radium.

Veni, pater pauperum; veni, dator munerum; veni, lumen cordium.

Consolator optime, dulcis hospes animæ, dulce refrigerium.

In labore requies, in æstu temperies, in fletu solatium.

DEut, ni ho supli, Speret Santel,
Ha digacit ar reionou
Eus ho sclerijen celestiel
Da luia var hon eneou.

Dent, pa'z ê c'houi tad ar beorien;
Deut, pa roït libr ho presantou;
Deut, pa'z ê c'houi eo ar sclerijen
D'hor speret ha d'hor c'halonou.

C'houi ê hor c'honsoleur ar guella:
Un hostis douç oc'h d'hon ene;
Hac ur frescadurez ar aoupla
Oc'h deomp en hon poaniou ive.

En drevel ez oc'h deomp reposvan,
Moderation en domder,
En hon daëlou hac en hor goelvan
Soulajamant dre ho touçder.

O sclerder divin an eürusaa,
Sclerder ar vuez eternel,
Bete'r gouelet deus da ramplissa
Calon ar re so deoc'h fidel.

Ne deus netra hep hoc'h assistanç
A guement a ve mad en den;
Ne deus enna nemet inconstanç,
Hep d'hoc'h n'ell quet en em souten.

Plijet gueneoc'h goalc'hi ac'hanomp
Ar pez so lous gant ar pec'het,
Ar pez so seac'h arrousi enomp,
Hac iac'hat ar pez so blecet.

Souplaït ar pez hon eus ar ruster,
Tomit ar pez hon eus a ien;
Douçaït ar pez hon eus a c'houervder,
Reglit ar pez so desordren.

Roït d'hoc'h oll servijerien fidel
A lara enoc'h ho fiziang,
Ho seiz donæson sacr ha santel
Evit beva en ho toujanç.

Roït deomp ar merit eus ar vertuz,
Grit ma raïmp hur silvidiguez,
Hac hon rentit da jamæs eürus
En bro al laouenidiguez. Amen.

O lux beatissima! reple cordis intima tuorum fidelium.

Sine tuo numine, nihil est in homine, nihil est innoxium.

Lava quod est sordidum, riga quod est aridum, sana quod est saucium.

Flecta quod est rigidum, fove quod est frigidum, rege quod est devium.

Da tuis fidelibus in te confidentibus, sacrum septenarium.

Da virtutis meritum, da salutis exitum, da perenne gaudium.

Amen.

*Oræson evit gouel an Dreindet.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel. pehini hoc'h eus grêt ar c'hraç d'ho servijerien da anaout dre ar gonfession eus ar guir feiz ar c'hloar eus an Dreindet eternel, ha da adori en oll gallout eus ho majeste un Doue epquen en tri ferson: grit, ni ho supli, ma teui ar fermeza eus ar

Omnipotens, sempiterne Deus, qui dedisti famulis tuis in confessione veræ fidei æternæ Trinitatis gloriam agnoscere, et in potentiâ majestatis adorare unitatem; quæ-

aumus ut ejusdem fidei firmitate ab omnibus semper muniamur adversis. P.

memes feiz d'hor proteji ha d'hor c'hreât a enep peb seurt adversiteou : Dre verit hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini, etc.

*Oræson evit ar Sul quenta varlerc'h ar Pantecost, pehini eo ive dissul an Dreindet, hac a vez lavaret varlerc'h an Oræson diaraoc.*

Deus, in te sperantium fortitudo, adesto propitius invocationibus nostris : et quia sine te nihil potest mortalis infirmitas, præsta auxilium gratiæ tuæ, in exequendis mandatis tuis, et voluntate tibi et actione placeamus. Per.

O Va Doue, pehini eo nerz ar re pere a esper enoc'h, selaouit favorablement hor pedennou, hac evel na ell netra semplidurez an den hepdoc'h, roït deomp ar sicour eus ho craç, evit, oc'hexecuti ho courc'hemennou, ma vezimp agreabl deoc'h ha dre hor volontez ha dre hon actionou. Ni her goulen dre verit ho Map J.-C. hon Autrou, etc.

Evelse bezet grêt.

---

# OFIÇ AR SACRAMANT

## EN UR FÆÇON CONVENABL D'AR BOBL SIMPL.

*Evit Matinesou e servijo deoc'h an Invitation hac an daou Hymn a velit aman en latin hac en brezonec, gant an* Te Deum, *ar* Benedictus Dominus Deus Israël *hac ar Pros* Lauda, Sion, *ha Litaniou ar Sacramant; hac evit Heuriou munut e servijo deoc'h an adoration perpetuel pehini so goude-se. An Ofiç-ma a servijo deoc'h ivez evit peb iaou a-hed ar bloaz, mar ho pe amser ha devotion d'he lavaret. Commancit eta hoc'h Ofiç evellen.*

Pater, Ave, Credo : Domine, labia, *etc. evel er pag. 1. eus al levr-ma. O lavaret* Domine, labia mea, *grit ur groas gant ho meud var ho musellou, hac o la-*

zret Deua, in adjutorium, *liquit sin ar groas en ho uerc'hen.*

*An Invitation-ma a repetot a-ben divech araoc ar Salm.*

*Invitation da veuli Doue.*

ADoromp Jesus-Christ hon roue pehini a zomin var ar pobl, hac a ro an druzoni spirituel eus he c'hraç da nep en receo ervad.

*Invitatorium.*

CHristum regem adoremus dominantem gentibus, qui se manducantibus dat spiritûs pinguedinem.

*Psalm. 94.*

DEut oll entresoc'h crouadurien,
Deut, ma en em rejouissimp
En Doue hon Autrou souveren,
Hagant joâ brasma he meulimp,
Hastomp affo en em bresanti, etc.

VEnite, exultemus Domino, jubilemus Deo salutari nostro: præoccupemus faciem ejus, etc.

*Ar rest eus ar Salm-ma a gueffot en commançamant Ofiç an Itano eus ar Verc'hes Vari, hac eleac'h* Me ho salud, Mari, *etc., pehini a repeteur eno etre peb coubl, he repetot* Christum regem adoremus, *etc.*, Adoromp Jesus-Christ hon roue, *etc., evel so ama en Invitation da veuli Doue.*

---

*An Hymn* Sacris solemnis, *var an ton latin, oc'h he asten; pe var ton guers Santes Agnes.*

ER solennite sacr
En em rejouissomp,
Ha deza a galon vad
Meuleudiou canomp:
Lesomp ar c'hoz guisou,
Peb tra bezet nevez.
Hor c'halon, hor c'homsou
Hac hon œuvrou ivez.
Renouvelê a ra
An Ilis ar memor

SAcris solemniis juncta sint gaudia, Et ex præcordiis sonent præconia; Recedant vetera, nova sint omnia, Corda, voces et opera.

Noctis recolitur cœna novissima,

| | |
|---|---|
| Quâ Christus creditur agnum et azyma Dedisse fratribus, juxtà legitima Priscis indulta patribus. | Eus ar goan diveza<br>A reas hon Redamtor ;<br>O rei abarz mervell<br>An oan d'he zisquibien<br>Gant ar bara heb goêll ,<br>Evit heul al lesen. |
| Post agnum typicum, expletis epulis, Corpus dominicum, datum discipulis, Sic totum omnibus, quod totum singulis, Ejus fatemur manibus. | Goude an oan mystic ,<br>Ar banquet echuet ,<br>Ez eo corf Jesus-Christ<br>Dezo distribuet ;<br>Gant he zorn he-unan<br>En em roas da zibri<br>D'an oll , da bep-unan ,<br>Evel ma tleomp cridi. |
| Dedit fragilibus corporis ferculum, Dedit et tristibus sanguinis poculum, Dicens : Accipite quod trado vasculum : omnes ex eo bibite. | Eus he gorf ar bouet mad<br>A roas d'ar re frajil ,<br>Hac e roas eus he c'hoad<br>D'ar re drist ar c'halir :<br>Quemerit, emezan ,<br>Ar c'halir a roan deoc'h ;<br>Efit oll anezan ,<br>Evit beza creoc'h. |
| Sic sacrificium istud instituit, Cujus officium committi voluit Solis presbyteris, quibus sic congruit, Ut sumant et dent cæteris. | Evellen ec'h offras<br>He guenta sacrifiç<br>Jesus ar belec bras ,<br>A behini an ofiç<br>En deveus accordet<br>Hepquen d'ar veleien ,<br>Evit he guemeret<br>Ha rei d'ar gristenien. |
| Panis Angelicus fit panis hominum, Dat panis cœlicus figuris terminum : O res mirabilis ! manducat Dominum, Pauper, servus et humilis. | Cheñu bara an Ælez<br>Rentet bara d'an den :<br>D'ar squeud ar virionez<br>E deus roet an termen ;<br>He-ma eo ar miracl,<br>Guelet ar servijer<br>O tibri he Vestr mad ,<br>Hac hen paour ha dister. |

Dreindet en un Doue,
A galon ho pedomp
D'hor bisita ive
Evel m'hoc'h enoromp;
Dre hoc'h henchou santel
Bepret hor c'hunduit
D'ar sclerder eternel
P'en hini e chomit.
Evellen bezet grêt.

Te, trina deitas unaque, poscimus, Sic nos tu visita, sicut te colimus; Per tuas semitas duc nos quò tendimus, Ad lucem quam inhabitas.
Amen

*En andret-ma e c'hellot lavaret ive an* Te Deum, *pehini a gueffot en Ofiç bras ar Verc'hes dirac Laudes.*

---

*An Hymn* Verbum supernum, *var an ton latin.*

AR Verb eternel hep quitât
Ar c'hostez deou evens he Dat,
So dent casi en fin ar bet
D'ober he œuvr determinet.
Quent evit beza gant Iudas
Livret d'he adversourien vras,
En deveus bet en em roet
D'he zisquibien evit bouet.
Dindan daou speç e les Jesus
He gorf hac he c'hoad precius
Evit mezur corf hac ene
An den a ziou substanç ive.
Hor gompagnun ê pa ê ganet,
Hac o tibri ê hor banquet,
O vervel ê hor dilivranç,
Hac o rên ê hon recompanç.
Ni ho salud, hostif santel,
C'houi eo an dor celestiel:
Emaomp en bresel a bep-tu,
Roït sicour d'omp, roït d'omp vertu.

VErbum supernum prodiens, Nec Patris linquens dexteram, Ad opus suum exiens, Venit ad vitæ vesperam.

In mortem à discipulo, Suis tradendus æmulis, Priùs in vitæ ferculo, Se tradidit discipulis.

Quibus sub binâ specie Carnem dedit et sanguinem, Ut duplicis substantiæ Totum cibaret hominem.

Se nascens edit socium, Convescens in ædulium, Se moriens in pretium,

Aa

| | |
|---|---|
| Se regnans dat in præmium. | Gloar epad an eternite<br>D'an Dreindet sacr en un Doue, |
| O salutaris hostia! Quæ cœli pandis ostium, Bella premunt hostilia : Da robur, fer auxilium. | Ha ra roï deomp goude'r maro<br>Ar vuez eternel en hor bro.<br>Evellen bezet grêt. |
| Uni trinoque Domino Sit sempiterna gloria, Qui vitam sine termino Nobis donet in patriâ. | ℣. Christenien fidel en dro deoc'h<br>En deus Doue lequeat ar peoc'h.<br>℟. Ha gant ur bara guinis pur<br>E teu delicat ur mezur.<br>Doue ra vezo meulet. |

℣. Posuit fines tuos pacem, alleluia.
℟. Et adipe frumenti satiat te, alleluia.

| *Antiphona.* | *Recommandation.* |
|---|---|
| Ego sum panis vivus qui de cœlo descendi : si quis manducaverit ex hoc pane, vivet in æternum. Alleluia. | Me eo, a lavar Map Doue,<br>Ar bara beo deut eus an eê ;<br>Ar bara-mad nep a zebro,<br>Eternelamant a vevo.<br>Doue ra vezo meulet. |

## CANTIC AN ILIS DA LAUDES,

*Pehini a eo prononcet gant sant Zacharias pa oe ganet he vap sant Ian-Vadezour, o tiscleria dezan penaus e tlie bezan precurseur d'hor Salver, evit dispos ar bobl d'he zonediguez er bed-ma, hac o tunt da veuli Doue ha d'he drugarecaat da veza digacet he Vap unic d'hor bisita dre ar myster eus he incarnation; d'hor prena ha d'hon dilivra diouz an adversourien eus hor silvidiguez, evel-ma en devoa prometet d'an tadou ancien. Ama e tescomp penaus ne ouffemp james beza re anaoudec en andret Doue eus he c'hraçou, hac e veritimp beza privet anezo dre an nebeut a sourci hor be d'he drugarecat ha d'he veuli. Meulomp Doue'ta dre ar c'hantic-ma ive ha trugarecaomp-en ispicial eus ar vadeles en deus d'hor*

*bisita ha da chom gueneomp er myster adorabl-ma eus ar sacramant an Auter.*

Var an ton *Presantomp oll guitibunan, da Zoue an Oferen-man.*

MEulet ra vezo da viquen
Douean Autrou souveren,
Da vezo he bobl bisitet,
Ha d'hor beza oll redimet.
Da veza roet deomp ur Salver,
A di Zavid he servijer,
Hac a so puissant meurbet
D'hor sauvetei a bep pec'het.
Hervez m'en devoa prometet
Dre c'henou he sænt profedet,
Ho deus a bep amser ivez
Comset eus he zonediguez.
Penaus ur veich hon delivrse
Diouz adversourien hon ene,
Hac ouspen diouz quement tra-
oll
A ve caus d'omp da vont da goll.
Erguis-se en deveus exercet
He drugarez en hon andret,
Ha n'en deus quet ancounec'het
An destamant en devoa grêt.
Rac da Abraham hon tad santel
E reas ur brnmessa fidel,
Gant he le oc'h he assuri
Eus ar c'hraç a rose deomp-ni.
Penaus o veza dilivret
Diouz hon adversourien galet,
E servijemp he vajeste
Hep aon ebet gant liberte.
O cundui hon oll buez
Gant justiç ha gant santelez,
Hac o querzet en he bresanç
Evit caout ato he zoujanç.
C'houi, buguel, a vezo galvet

BEnedictus Dominus Deus Israël: quia visitavit et fecit redemptionem plebis suæ.

Et erexit cornu salutis nobis: in domo David pueri sui.

Sicut locutus est per os sanctorum: qui à sæculo sunt prophetarum ejus.

Salutem ex inimicis nostris: et de manu omnium qui oderunt nos.

Ad faciendam misericordiam cum patribus nostris: et memorari testamenti sui sancti.

Jusjurandum quod juravit ad Abraham patrem nostrum: daturum se nobis.

Ut sine timore de manu inimicorum nostrorum liberati; serviamus illi.

In sanctitate et justitiâ coràm ipso : omnibus diebus nostris.

Et tu puer, propheta Altissimi vocaberis : præibis enim antè faciem Domini parare vias ejus.

Ad dandam scientiam salutis plebi ejus : in remissionem peccatorum eorum.

Per viscera misericordiæ Dei nostri : in quibus visitavit nos oriens ex alto.

Illuminare his qui in tenebris et in umbrâ mortis sedent ; ad dirigendos pedes nostros in viam pacis.

Gloria Patri, etc.
Sicut erat, etc.

Ar profet bras da roue ar bet ;
Mont a reot araoc an Autrou
Evit prepari he hinchou.
Evit desqui d he bobl ivez
Ar squiant a silvidiguez,
Ma n'em disposint d'ar pardon
Eus ho fec'hejou a galon.
Receo a raïnt ar pardon
Dre an drugarez a Zoue,
A so evel an heol savet
D'hor bisita gant he sclerder.
Evit sclerraat nep so dalc'het
Gant tevalijen ar pec'het
Dindan ar squeud eus ar maro,
Ma querzimp en hent eûn d'hor bro.
Enor ha gloar da Zoue an tad,
Ar memez gloar da Zoue ar map
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue.
Ar c'hloar a so bet a viscnaz,
Ra vezo rentet brema c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.
Evelse bezet grêt.

### *Antiphona.*

Ego sum panis vivus, qui de cœlo descendi : si quis manducaverit ex hoc pane, vivet in æternum. Alleluia.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

### *Recommandation* pe *Antifonen.*

Me eo, a lavar Map Doue,
Ar bara beo deut eus an eê;
Ar bara-ma nep a zebro,
Eternelamant a vevo.
Doue ra vezo meulet.
Exaucit, Autrou souveren,
Dre ho trugarez va feden,
Ha roït an nerz d'am oræson
Evit pignat betec ho tron.

| Pedomp Doue. | Oremus. |
|---|---|
| O va Doue, c'houi pehini din-dan ur sacramant, etc. | Deus, qui nobis sub sacramento, etc. |

*Ar rest eus an Oræson-ma, pehini a leverrot ivez en commançamant an oferen gant ar celebrant, a gueffot en fin litaniou ar sacramant, pere so ama varlerc'h.*

*Cantic var ar Pros* Lauda Sion, Salvatorem, *pehini a vez canet en Oferen quent an Aviel en solennite ar Sacramant.*

Var ton: *Goude beza communiet*, pe *Guers ar Samaritanen.*

| | |
|---|---|
| MEulomp, entreomp christenien, | LAuda, Sion, Salvatorem, Lauda ducem et pastorem In hymnis et canticis. |
| Gant hymnou ha canticou, | |
| Hor Salver hac hor c'habiten, | |
| Hor Pastor hac hon Autrou: | |
| Greomp hon effort endra a elfimp, | Quantùm potes, tantùm aude: Quia major omni laude, Nec laudare sufficis. |
| D'he veuli er sacramant, | |
| Rac birviquen hoaz n'her meulimp | |
| Nac aoualc'h na dignamant. | |
| Ar sujet eus ar veuleudi | Laudis thema specialis, Panis vivus et vitalis Hodiè proponitur. |
| So deomp hirio proposet, | |
| Eo ar bara beo, pehini | |
| A ro ar vuez d'ar bet, | |
| Hac a so bet en assurang | Quem in sacræ mensâ cœnæ, Turbæ fratrum duodenæ Datum non ambigitur. |
| Roet d'an daouzec abostol, | |
| Pa en debrsont gant reverang | |
| Er goan diveza ouz taol. | |
| Rac-se bezet hor meuleudi | Sit laus plena, sit sonora, Sit jucunda, sit decora Mentis jubilatio. |
| Leun a c'hloar hac a enor, | |
| Leun a drìomph hac a dudi | |
| Gant joa ouz hon Redamtor: | |
| Rac hirio e solenniser | Dies enim so- |
| An deiz ma instituas | |
| Ar sacramant eus an Auter | |

lemnis agitur, In quâ mensæ prima recolitur Hujus institutio.

In hâc mensâ novi Regis, Novum pascha novæ legis, Phase vetus terminat.

Vetustatem novitas, Umbram fugat veritas, Noctem lux eliminat.

Quod in cœnâ Christus gessit, Faciendum hoc expressit, In suî memoriam.

Docti sacris institutis, Panem, vinum in salutis Consecramus hostiam.

Dogma datur Christianis, Quod in carnem transit panis, et vinum in sanguinem.

Quod non capis, quod non vides, Animosa firmat fides, Præter rerum ordinem.

Sub diversis speciebus, Signis tantùm et non rebus, Latent res eximiæ.

Caro cibus, San-

D'an nôz dirac ma varvas.

Ar Pasc eus al lesen nevez
So er fest-ma commancet;
Pasq al leseu goz so ivez
Er banquet ma finisset,
Ar gozni d'an nevezinti,
Hac ar squeud d'ar virionez
A so deut enna da cedi,
Ha quer couls an nôz d'an deiz.

Ar pez en deveus hor Salver
Great en he goan diveza,
En deveus ordrenet da ober
O caout memor aneza,
Hac o c'heul an descadurez
En deveus leset guenemp,
En hostif a silvidiguez
Bara ha guin a gonsacromp.

Desqui a ra d'ar gristenien
Eo en he guic ar bara
Chenjet, ha penaus e tremen
En he c'hoad ar guin ama:
Ar pez n'ellit quet da gompren
Quen nebeut ha da velet;
Ur leiz beo en rent deoc'h certen
Enep urz an traou crouet.

Ama dindan daou seurt speçou
Sinou hep substanç ebet,
Pe autramant apparançou,
Ez eus traou estrainj cuzet:
Quic da zibri, goad da efa,
Mæs goude-se tout antier
Dindan peb speç eus a re-ma
E chom Jesus hor mæstr quer.

En antier e vez recevet
Gant quement a gommuni,
Hep e vez trouc'het na torret
Na rannet gant peb-hini:

Daoust pe gant mil pe gant,
unan,
E vezo digueméret,
Tout heu recevo peb-unan,
Hep e vezo consumet.
D'ar re-fall ha d'ar re santel
Er myster-ma en em ro,
Mæs gant ur fortun dishével
A vuez pe a varo:
D'ar re vechant eo ar maro,
D'ar re vad eo ar vuez;
Sellit etre an diouz zistro
Pe seurt diferanç a vez.
Pa vez rannet ar sacramant
Credit hep douetanç ebet
Ema Jesus antieramant
Dindan peb tam comprenet;
Rac he gorf ne vez quet rannet,
Mæs epquen en apparanç,
Na ne vez quet diminuet
Nac he stad nac he brestanç.
Chetu anian bara'n Ælez
Renteł bouet ar beac'hourien,
Ur bara eo en guirionez
Evit ar vugale hepquen;
Rac ne dle quet beza strinquet
D'ar chas vil an dud vechant,
A zistro da Ionca'r pec'het
Hep disquez nep chenjamant.
Gueichall eo bet represantet
Ar sacramant en erfad,
Pa oe an Isaac-hont offret
En sacrifiç gant he dad,
Hac evit ar pasq ancien
Pa oe un oan deputet,
Ha pa lequeas Doue disquen
Ar maon d'an Israëlitet.
Ni ho supli, o va Je,

guis potius, Manet tamen Christus totus Sub utráque specie.
A sumente non concisus, Non confractus, non divisus, Integer accipitur.
Sumit unus, sumunt mille, Quantùm isti, tantùm ille, Nec sumptus consumitur.
Sumunt boni, sumunt mali, Sorte tamen inæquali, Vitæ vel interitûs.
Mors est malis, vita bonis, Vide paris sumptionis, Quàm sit dispar exitus.
Fracto demùm Sacramento, Ne vacilles, sed memento Tantùm esse sub fragmento, Quantùm toto tegitur.
Nulla rei fit scissura, Signi tantùm fit fractura, Quâ nec status nec statura Signati minuitur.
Eccè panis Angelorum, Factus

| | |
|---|---|
| cibus viatorum, Verè panis filiorum Non mittendus canibus. | Pastor mad, hor guir bara, Bezit ouzomp trugarezus En hon izomou brassa, Deut d'hor maga ha d'hon difen, Ha goude grit deomp guelet Ar madou a bad da viquen En bro ar re veo cuzet. |
| In figuris præsignatur, Cùm Isaac immolatur, Agnus Paschæ deputatur, Datur manna patribus. | C'houi pehini so deomp fidel, A oar hac e ell peb-tra, Hac hor mag er vuez mortel A gonduomp er bed-ma, |
| Bone pastor, panis vere, Jesu, nostrî miserere: Tu nos pasce, nos tuere, Tu nos bona fac videre In terra viventium. | Hon rentit deoc'h compagnunou Ha gueneoc'h heritourien A rouantelez an êvou Gant ar sænt ho pourc'hisien. Evellen bezet grêt. |

Tu qui cuncta scis et vales, Qui nos pascis hic mortales, tuos ibi commensales, Cohæredes et sodales Fac sanctorum civium. Amen.

---

## LITANIOU AR SACRAMANT

*En latin hac en brezonec, pere a vez mad da lavaret alies; da viana bep iaou ha pa vez exposet ar Sacr, ha dreist peb tra d'an heur eus an adoration perpetuel, hac en procession ar Sacramant.*

| | |
|---|---|
| KYrie, eleïson. Christe, eleïson. | AUtrou, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. |
| Kyrie, eleïson. | Autrou, ho pêt truez ouzomp. |
| Christe, audi nos. | Jesus-Christ, hor selaouit. |
| Christe, exaudi nos. | Jesus-Christ, hon exaucit. |
| Pater de cœlis Deus, miserere nobis. | Tad celestiel, pehini so Doue, ho pêt truez ouzomp. |
| Fili, Redemptor mundi, Deus, miserere nobis. | Map, Redamtor ar bed, pehini so Doue, ho pêt truez ouzomp. |
| | Speret Santel, pehini so Doue, |

hn pêt truez ouzomp.
Dreindet Santel, pehini so un Doue epquen,
Sacramant adorabl, c'houi pehini eo ar bara beo disquennet eus an eê,
C'houi pehini so un Doue cuzet hac hor Salver,
C'houi pehini eo ar guiniz ar re so choaset evit ar barados,
Ho pêt truez ouzomp.
C'houi pehini eo ar guin precius a zeu da brodui guerc'heset,
C'houi pehini so ur bara druz ha dilicat evit ar rouanez,
C'houi pehini so ur sacrifiç continuel,
C'houi pehini so un ofranç pur
C'houi pehini eo an oan hep tech ebet,
C'houi pebini eo an daolbur ha neat eus ar gommunion,
C'houi pehini eo bouet an Ælez hac ar mann cuzet,
Ho pêt truez ouzomp.
C'houi pehini eo ar memor hac an abreje eus an traou admirabl en deus grêt Doue evidomp.
C'houi pehini eo ar bara dreist peb substanç ha dreist peb natur,
C'houi pehini eo ar Verb eternel en eni c'hrêt den, hac a chom en hon touez,
C'houi pehini eo an hostif santel hac ar c'halira venediction,
C'houi pehini so ur myster a feiz hac ur sacramant ar brassa hac ar venerapla so tout,
C'houi pehini eo ar sacrifiçar
Ho pêt truez ouzomp.

Spiritus Sancte, Deus, miserere nobis.
Sancta Trinitas, unus Deus, miser.
Panis vivus, qui de cœlo descendisti, miserere nobis.
Deus absconditus et Salvator, miser.
Frumentum electorum, miser.
Vinum germinans virgines, miser.
Panis pinguis et deliciæ regum, miserere nobis.
Juge sacrificium, miserere nobis.
Oblatio munda, miserere nobis.
Agnus absquè maculâ, miserere.
Mensa purissima, miserere nobis.
Angelorum esca, miserere nobis.
Manna absconditum, miserere.
Memoriale mirabilium Dei, miser.
Panis supersubstantialis, miserere nobis.
Verbum caro factum, habitans in nobis miserere nobis.

Hostia sancta, miserere nobis.

Calix benedictionis, miserere nobis.

Mysterium fidei, miserere nobis.

Præcelsum et venerabile sacramentum, miserere.

Sacrificium omnium sanctissimum, m.

Verè propitiatorium pro vivis et defunctis, miserere.

Cœleste Antidotum, quo à peccatis præservamur, miserere nobis.

Stupendum suprà omnia miraculum, miser. nob.

Sacratissima Dominicæ passionis commomoratio, miserere nobis.

Donum transcendens omnem plenitudinem, mis.

Memoriale præcipuum divini amoris, miserere n.

Divinæ affluentis largitatis, miser.

Sacrosanctum et augustissimum mysterium, miserere.

Tremendum ac vivificum sacra-

santela dreist an oll, ho pet.

C'houi pehini so guir propitiator o renta Doue favorabl ha trugarezus en andret ar re veo hac ar re varo,

C'houi pehini so ur remed celestiel dre pehini e vezomp præservet diouz ar pec'hejou,

C'houi pehini so ur miracl an estonanta dreist an oll,

C'houi pehini so ur gonimemoration sacr a zigaç deomp da vemor eus a bassion hor Salver,

Ho pet truez ouzomp.

C'houi pehini so un donæson hac a dremen dreist an oll leunder a c'hraçou,

C'houi pehini eo an desteni principal eus a garante Doue en hon andret,

C'houi pehini eo an abondanç eus al larguentes hac al liberalite a Zoue en hon andret,

C'houi pehini eo ar myster august ha sacr meurbet,

Ho pet truez ouzomp.

C'houi pehini so ur sacramant capabl da ober d'omp crena hac a ro deomp ar vuez,

C'houi pehini so ur bara rentet quic dre an oll galloudeguez eus ar Verb eternel,

C'houi pehini so ur sacrifiç hep squilla goad,

C'houi pehini so ur repas en pehini en em guiffit boc'h unan assambles gant ar regoufiet,

C'houi pehini so ur vedecinerez hac ur preserv diouz ar maro

Ho pet truez ouzomp.

eternel, ho pêt truez ouzomp
C'houi pehini so ur banquet donç hac agreabl en pehini ec'h assist hac e servij an Ælez.
C'houi pehini eo ar sacramant a drugarez hac a sc'houlm a garantez,
C'houi pehini so un offranç hac en em offr hoc'h-unan,
C'houi pehini so un douçder spirituel hac a vez tanvet en ho sourcen propr,
C'houi pehini eo refection ha soulajamant an eneou santel,
C'houi pehini eo ar viatic ar re pere a varv en graç Doue,
C'houi pehini eo an erres eus ar c'hloar da zonet,

Ho pêt truez ouzomp.

Bezit favorabl en hon andret hac hor pardonit, hon Autrou.
Bezit favorabl en hon andret hac hon exaucit, hon Autrou.
Diouz peb seurt droug, hon dilivrit, hon Autrou.
Diouz ar gommunion indîn eus ho corf hac ho coad sacr,
Diouz goall inclination ar c'hic.
Diouz goall inclination a zaoulagad,
Diouz superbite ar vuez,
Diouz peb seurt occasion da bec'hi,
Dre an desir bras-se pehini ho poe da zibri ar pasq ma gant ho tisquibien,
Dre an humilite estrainj gant pehini e voalsoc'h ho zreid

Hon dilivrit, hon Autrou.

mentum, miserere nobis.
Panis omnipotentiâ Verbi caro factus, miserere nobis.
Incruentum sacrificium, miserere.
Cibus et conviva, miserere nobis.
Pharmacum immortalitatis, miserere.
Dulcissimum convivium, cui assistunt Angeli ministrantes, miser.
Sacramentum pietatis, miser nob.
Vinculum caritatis, miserere nobis.
Offerens et oblatio, miserere nobis.
Spiritualis dulcedo in proprio fonte degustata, miserere nobis.
Refectio animarum sanctarum, mis.
Viaticum in Domino morientium, miserere nobis.
Pignus futuræ gloriæ, miserere n.
Propitius esto, parce nobis, Domine.
Propitius esto, exaudi nos, Domine.

| | | |
|---|---|---|
| Ab omni malo, libera nos, Domine. | d'ho tisquibien, hon dilivrit hoo Autrou. | |
| Ab indignâ corporis et sanguinis tui susceptione, libera nos, Domine. | Dre ar garantez ardant meurbet pehini a eureu deoc'h institui ar sacramant divin-ma, | Hon dilivrit, hon Autrou. |
| A concupiscentiâ carnis, libera. | Dre ho coad precius pehini hoc'h eus leset gueneomp var an auter, | |
| A concupiscentiâ oculorum, libera. | Dre ar pemp gouli eus ho corf sacr ha santel, pere hoc'h eus recevet hac anduret evidomp, | |
| A superbiâ vitæ, libera nos, Dom. | | |
| Ab omni peccandi occasione, libera. | Peguement-bennac ma'z omp pec'herien, clevit ouzomp, ni ho supli. | |
| Per desiderium illud quo hoc pascha cum discipulis manducare desiderâsti, libera. | Plijet gueneoc'h augmanti ha conservi enomp ar fez, ar reveranç hac an devotion en andret ar sacramant admirabl-ma. | |
| Per summam humilitatem quâ discipulorum pedes lavisti, libera. | Plijet gueneoc'h hon dispos da frecanti alies ar sacramant adorabl-ma dre ur guir gonfession eus hor pec'heiou, | Clevit ouzomp, ni ho supli. |
| Per ardentissimam caritatem quâ hoc divinum sacramentum instituisti, libera. | Plijet gueneoc'h hoo dilivra diouz peb seurt heresi hac errol, ha diouz peb seurt infidelite ha dallentez a galon, | |
| Per sanguinem tuum pretiosum quem nobis in altari reliquisti, lib. | Plijet gueneoc'h hon renta participant er frouez precius ha celestiel eus ar sacramant divin-ma, | |
| Per quinque vulnera hujus tui corporis sacratissimi, quæ pro nobis suscepisti, libera nos, Domine. | Plijet gueneoc'h hor c'herc'hât hac hor goarantissa gant ar viatic celestiel-ma eo heur hor maro, | |
| | Map Doue, clevit ouzomp, etc. | |

Oan

Oen Doue, pehini a effaç pec'hejou ar bed, hor pardonit, hon Autrou.
Oan Doue, pehini a effaç pec'hejou ar bed, hon exaucit, hon Autrou.
Oan Doue, pehini a effaç pec'hejou ar bed, ho pêt truez ouzomp.
Jesus-Christ, hor selaouit.
Jesus-Christ, hon exaucit.

Peccatores, te rogamus, audi nos.
Ut nobis fidem, reverentiam et devotionem hujus admirabilis sacramenti augere et conservare digneris, te rogamus, audi nos.
Ut ad frequentem usum eucharistiæ per veram peccatorum confessionem nos perducere digneris, te rogamus, audi nos.
Ut nos ab omni hæresi, perfidiâ ac cordis cæcitate liberare digneris, te rogamus, audi nos.
Ut sanctissimi hujus sacramenti pretiosos et cœlestes fructus nobis impertiri digneris, te rogamus.
Ut in horâ mortis nostræ hoc cœlesti viatico nos confortare et munire digneris, te rogamus, audi nos.
Fili Dei, te rogamus, audi nos.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, parce nobis, Domine.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, exaudi nos, Domine.
Agnus Dei, qui tollis peccata mundi, miserere nobis.
Christe, audi nos.
Christe, exaudi nos.

***Antifonen pe recommandation, pehini a vez canèt er c'henta Gousperou eus a vouel ar Sacramant hac eus he eisvet, hac en Procession ar Sacr.***

Var an ear gallec: *Chrétiens, si vous êtes prudents.*

O Peguen douç ha deboner
E bo speret hu, va Salver!
Evel ma teud scler d'he zisquez
En andret ho pugale guez.
O veza quer carantezus,

O Quàm suavis est spiritus tuus qui ut dulcedinem tuam in filios demonstrares, pane

suavissimo de cœlo præstito, esurientes reples bonis, fastidiosos divites dimittens inanes.

Hoc'h eus roet dezo, va Jesus,
Eus an een, eguis un tad mad,
Ur bara douç ha dilicat.
Dre an seurt bouet celestiel
Eus a vadon spirituel
E carguit ar re izomec,
Pere d'ho craçon so c'hoantec.
Mæs evit ar binvidien
Pere so stag oüz ho moyen,
Hep gout na desir d'ho panquet,
Hoc'h eus bi paour hanoaz leset.

*Verset ha respont.*

℣. Caro mea verè est cibus, et sanguis meus verè est potus.

℟. Qui manducat meam carnem et bibit meum sanguinem, in me manet, et ego in eo, dicit Dominus.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

Va c'hic me a so ur guir vouet,
A lavar deomp Salver ar bet,
Ha va goad sacr a so ivez
Ur guir breuvaij en guirionez.
Nep a zebr va c'hic gant respet,
Hac a ev va goad benniguet,
A chom enon me, emezan,
Ha me a chom ivez ennan.
Exaucit, Autrou souveren,
Dre ho trugarez va feden,
Ha ruïi an nerz d'am oræson
Evit pignat betec ho tron.

## *Oremus.*

DEus, qui nobis sub sacramento mirabili passionis tuæ memoriam reliquisti, tribue, quæsumus, ità nos corporis et sanguinis tui sacra mysteria venerari, ut redemptionis tuæ fructum in

## *Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini dindan ur sacramant quen admirabl, hoc'h eus leset gueneomp ar memor eus ho passion; grit deomp, ni ho supli, ar c'hraç da enori en hevelep fæçon ar mysteriou sacr eus ho corf hac ho coad precius, ma santimp ato en hon enenn ar frouez eus ar redamtion pehini hoc'h eus acquisitet deomp;

| | |
|---|---|
| c'houi pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant Doue an Tad hac ar Speret Santel epad an oll eternite. | nobis jugiter sentiamus. Qui vivis et regnas cum Deo Patre in unitate Spiritûs Sancti, Deus, |
| · Evelse bezet grêt. | per omnia sæcula sæculorum. Amen. |

---

## MEULET RA VEZO JESUS

### EB SACRAMANT ADORABL EUS AN AUTER.

*Instruction verr evit an Adoration perpetuel eus ar Sacramant divin hac adorabl eus an auter, instituet bet en Leon gant an Escop decvet Herry de Laval er bloaz mil c'huec'h cant seiz hac anter cant, ha renouelet gant an Autrou Ian-Loïs, Escop, er bloaz mil seiz cant hac unnec, hac a so en usaij ivez en Querne hac en escoptiou all.*

QUement so eus ar vreuriez an adoration perpetuel eus ar Sacramant an auter, a dle implija un heur peb bloaz, hervez ma vezo assinet dezo, da adori hon Salver, daoust pe dirac ar Sacramant santel, mar d'ê possubl, pe autramant er guear, pe eleac'h all, memes a het an hent, ma na vez quen commodite, nemet ho devezo an intantion da satisfia d'ho breuriez.

An heur-se a vezo implijet oc'h ober oræson mental pe vocal, da lavaret eo, pidi Doue a speret hepquen, pe autramant a speret hac a c'henou assambles, hervez devotion ha capacite peb-hini.

Beza e c'haller ive tremen an heur-se gant profit, en ur lavaret var ar greun munut eus a ur rosera pe dri chapelet, an oræsonic a so varlerc'h anâ pehini so queit hac an *Ave, Maria*, hac en pehini eo comprenet an diou intantion eus ar vreuriez-ma, da c'housout eo, unan evit adori hon Salver er sacramant, hac eben evit obteni diganta ar c'hraç eus an oll gra-

çou pehini eo ur maro mad. Chetu ama'ta an oræsonic-se a vezo lavaret var bep greunen vian eus a un chapelet.

| | |
|---|---|
| ME hoc'h ador, o va Salver! | Plijet gueneoc'h, o va Jeaus, |
| Er Sacramant eus an auter; | Evel ma'z oc'h trugarezus, |
| Enoc'h gant feiz ec'h esperan, | Rei pardon deomp-ni tud ingrad, |
| C'houi dreist peb tra oll a garan. | Hac ar c'braç da vervel ervad. Amen. |

Ret ê lavaret ar beden-ma gant attantion, ha muioc'h a galon eguet a c'henou. Hoguen var bep greunen vras a vezo lavaret ar *Bater* hac an *Ave*, ha var ar groas ar *Gredo* en latin pe en brezonec, goude bean grêt sign ar groas ive.

Ar re ne vonezint quet lenn, na disqui dindan êvor an daou goubl oræson-ma diaraoc, allo lavaret d'ho heur ur rosera pe dri chapelet, hac en fin peb *Ave, Maria*, mar queront, ec'h ajoutin an oræsonic-ma.

| | |
|---|---|
| Meulet ra viot, va Salver, | Plijet gueneoc'h, o va Jesus, |
| Er Sacramant eus an auter. | Rei deomp ur maro precius. |

Ouspen quement-se, peb-unan a lavaropemp *Pater* ha pemp *Ave*, ar guentâ evit an oll eus a vreuriez ar sacramant, pere so en graç Doue, evit obteni dezo ar c'hraç da berseveri; an eil *Pater* hac *Ave* a vezo evit ar re pere so en pec'het marvel, evit obteni dezo ar c'hraç da sortial eus ar stad-se; an drede evit ar re so en articl ar maro; ar pedervet evit ar re so er purcator; ar pempet evit ma en em gonvertisso an infidelet, ha ma tiatroï ar schismatiquet hac an heretiquet, evit d'ar fin ma teui ar bed oll da anaout ha da adori J.-C. er Sacramant santel eus an auter: ha na vezo quet hepquen perpetuel an adoration; mæs ive general en peb

bro hac en peb cartier var an douar, eguis ma'z eo ebars en eê. Un devotion gaër eo lavaret bemdez ar pemp *Pater* hac ar pemp *Ave*-ma, pere a servijo assambles evit enori ar pemp gouli eus hor Salver, evel ma ê recommandet er beden diouz vintin en commançamant an heuriou-ma.

Dleet eo, mar c'haller, communia d'an deiz ma vez assinet he heur da un den, evit ma vezo guell disposet a-se da renta muioc'h a enor d'hor Salver. Beza e tle ive peb-hini ober ur gommunion spirituel d'an heur memes eus he adoration abars commançar chapeledou.

Chetu ama an oræson pehini a servijo evit quement-se hac a gompren en ber gomsou an actou principal a feiz, a adoration, a esperanç, a garantez hac a gontrition, gant ar gommunion spirituel.

---

## COMMUNION SPIRITUEL.

ME a gred enoc'h, va Doue,
Me hoc'h ador gant ur feiz gre,
Enoc'h epquen ec'h esperan;
C'honi dreist peb tra oll a garan.
Queuz am euz d'ho peza offanset,
Va Doue dîn da veza caret.

Me a brotest d'en em viret,
Gant ho sicour, diouz peb pec'het.
C'hoant am eus a greis va ene
D'ho receo enon, va Doue:
Deut, va Jesus, deut em c'halon,
Hep quitat jamæs ac'hanon. Amen.

En quen cas en deffe un den un empechamant bennac, et c'hello substitui un all en he leac'h, pe autramant differi, pe avanç he heur, ha memes he fartaji etre diou pe deir gueich, ma na elle vaqui da ober he zevotion diouc'h-tu; ha pa he lesse so quen toutafait hep he ober hep ampechamant, n'en deffe pec'het ebet, nemet ma colle ar merit epquen.

Ar gouel principal eus ar vreuriez-ma eo ar sul quenta varlerc'h gouel ar Sacramant; hac eo a propos e communie d'ar sul-se quement hini so er vreuriez, hac ar re ne allint quet ober d'ar sul, a raï da un deiz all en eizvet ar sacramant.

*Certen deveriou a dle da renta d'ar Sacramant adorabl nep so en breuriez an adoration perpetuel.*

1. BEp mintin ha bemnos troït etrese un ilis hennac eleac'h ma repos ar sacramant, ha grit ar reveranç deza, en ur lavaret : ***Meulet ra vezo Jesus er Sacramant adorabl eus an auter.***

2. Clevit bemdez, mar guillit, an Oferen devotamant; ha mar d'oc'h tost d'an ilis, grit ur visit goude lein pe var an abardaëz d'ar sacramant adorabl, hac e c'hounezot dre ar visit-se uguent devez a induljançou.

3. Pa dremennot e-biou un ilis eleac'h ma idi ar sacramant, antreit ebars evit he adori, mar hoc'h eus ar gommodite, pe da viana saludit-hen a galon en ur dremen e-biou oc'h ober ar reveranç deza, hac e c'hounezot ive uguent devez a induljançou, evel ma ê merquet el levric an adoration.

4. Assista un nebeut amser dirac ar Sacramant pa vez exposet, ha mar d'iii d'he heul gant devotion pa vezo cacet da un den clan, e c'hounezot tregont devez a induljançou, nemet e viot en graç Doue evel a so lavaret diaraoc.

5. Na dremenit quet ur mis hep mont da gofes ha da gommunia, o caout memor penaus, mar lojit brema gant un disposition vad hor Salver enoc'h hoc'hunan alies, ho lojo ive en he varados unan an deiziou-ma evit un eternite.

Peb-hini en devezo ar sourci da gonservi he villet',

ha d'he zerc'hel en he zorn, pe d'he gaout dirac he zaoulagat en heur ar maro, gant ur fiziang humbl, penaus o veza bet er bed-ma en breuriez an adoration perpetuel eus hon Autrou J.-C. er Sacrament an auter, en devezo ivez an eur, moyennant he c'hrag ha dre ar pedennou eus an oll breudeur ha c'hoaret, da veza recevet etouez an nombr eus ar re so oc'h he adori perpetuëlamant ebarz an ed.

Evelse bezet grêt.

## ACT A ADORATION PE AMAND ENORABL

### DA JESUS-CHRIST ER SACRAMANT SANTEL EUS AN AUTER,

*Hac a ve mad ha profitabl da ober, pe o renta bisit dexa en ilis, pe oc'h he heul pa vez cacet d'an dud clan, pe oc'h assista er Salud pa vez roet benediction ar Sacramant, pe autramant er guear so-quen, o trei var-zu an ilis ma idi ar Sacramant ebarz.*

VA Doue ha va Autrou J.-C., me a gred emaoc'h realamant er sacramant santel eus an auter, quer presant ha ma emaoc'h en eê an tu-deou da Zoue ho tad; me hoc'h ador a greis va c'halon er myster adorabl-se gant un desir bras da repari en ur fæçon bennac quement irreverang ha quement disprijang ha profanation a souffr ho madelez infinit er sacramant divin-se, abaoue ma ê plijet gueneoc'h he instituï dre un exces a garantez evidomp, hac a souffrot c'hoaz bete fin ar bed. Me a c'houlen ouzoc'h pardon, hac a ra deoc'h ama un amand enorabl gant brassa humilite a so possubl d'in, eus an irreveranço am eus coumetet va-unan en andret ar sacramant adorabl-se, hac eus an oll bec'hejou all am eus great ep id va buez; hac e proposan fermamant d'en em zioual diouto hivisiquen, moyennant ho craç santel, pehini a esperan hac a c'houlennan digueneoc'h, va Jesus.

Me hoc'h ador er sacramant august-se, **non pas** diouz ma her meritit na diouz ma tleffen he ober, mæs da viana diouz va gallout ha diouz ma em be c'hoant a greis va c'halon d'he ober gant an oll berfection a ve possubl. Me hoc'h ador, va Salver carantezus, en quement leac'h ma reposit er sacramant divin-se, evit quement hini n'ho deveus quet hoc'h adoret enna biscoaz, evit quement hini n'hoc'h adoront quet brema, hac evit quement hini n'hoc'h adorint biquen, ispicial evit an heretiquet hac ar schimatiquet, evit an dud fall hac ar goall gristenien, evit ar blasphematourien, ar sorcerien hac ar magicianet, evit ar Iudevien hac an Durquet, hac evit an oll infidelet pe an idolatret, pere ho suplian, va Jesus, da gonvertissa, evit ma teui ar bed-oll d'hoc'h anaout ha d'hoc'h adori er sacramant santel eus an auter.

Erfin, va Doue, me hoc'h ador enna evit an oll draou crouet pere n'hoc'h enevont quet, couls hac evit ar re hoc'h ene ha n'hoc'h adoront quet, evel ma'z eo an erevent hac an dud daonet; hac e tesiran en creiz va c'halon ober brema quellies act a feiz, a esperanç hac a garantez en hoc'h andret, va Jesus, ha rei deoc'h quement a venedictionou ha meuleudiou, ha mil gueich c'hoas davantaij, eguet a valedictionou hac a vlasfemou a vomisso ar grouadurien maleürus-se assambles en hoc'h enep epad an oll eternite.

Me a offr deoc'h, va Doue, va Salver, gant an oll respet hac an oll humilite a so possubl d'in, an adoration ma gant an hini a rent deoc'h an ilis militant ha triomphant: hac ho suplian eus va oll nerz, va Redamtor divin, ma plijo gueneoc'h accepti va homaij ha rei d'in ho penediction santel gant arc'hraç da gundui ur vuez vad ha da gaout ur maro mad ive.

Amen. Evelse bezet grêt.

*Meulet ra vezo Jesus er sacramant santel hac adorubl eus an auter.*

Amen.

*Un Act a gonseeration pe a ofranç da galon Jesus, composet gant an tad* de la Colombière, *eus a gompagnunez Jesus, hac a allet da lavaret peb guener quenta eus ar* mis *goude ar gommunion ha pa na gommuniet quet ive, ispicial mar bet en breuriez calon Jesus, pe eus a hini e vez grêt ar gouel d'ar guener oarlerc'h oizvet ar Sacramant. Ar vreuriezma ive am eus expliquet en ul levrie brezonec imprimet evit an devotion d'ar galon sacr a Jesus.*

O Calon sacr eus va Jesus, pehini ne baoues o tevi gant ar garantez evit an dud, peguement bennac na guifit en ho c'halonou nemet ienien, nemet ancounec'h ha neglijanç evidoc'h; c'houi a gar, ha ne d'oc'h quet caret; ne anavezer quet so-quen ho carantez, abalamour na brijet quet receo an donæsonou, pe gant re e fell deoc'h he zisquez. Evit reparation eus a guement a outrajou hac a ingrateriou en hoc'h andret, ô calon agreabl ha carantezus eus va Salver, hac evit miret, en quement ha ma ema em gallout, na gouezen en ur seurt maler, ec'h offran deoc'h va c'halon gant quement mouvamant a sorti anezi; en em rei a ran deoc'h antieramant, hac a vrema e protestan sinceramant, a soinch d'in, penaus e tesiran en em ancounec'hat va-unan ha quement a ell caout raport gueneen, evit lamet ar pez a all miret ouzin an antre ebarz er galon divin se, pehini hoc'h eus ar vadelez da zigueri d'in, hac en pehini e fell d'in antren evit beva ha mervel gant ho servijerien fidela. Dre ar garantez vras am eus ouzoc'h, va Salver, pe a zesiran da gaout da viana, ec'h offran d'ho calon adorabl quement ma'z oun dre ho craç ha quement vad a rin dre ho moyen epad va buez, ha quement-se-oll, non-pas hepquen evit enori ho calon sacr, va Jesus, mæs c'hoaz ho suplian da accepti an offranç-se a ran deoc'h hep reserva-

tion, evit dispos anezi er fæçon ma querrot hac evit nep a guerrot. O calon sacr eus va redamtor Jesus-Christ, disquit d'in en am enconnec'hat ma-unan antieramant; disquit d'in ar pez a dlean da ober evit erruout gant ar burete eus ho carantez. Santout a ran enon ur volontez vras da blijout deoc'h; hoguen ne allan dont a ben a guement-se nemet dre ur sicour particulier eus ho craç, pehini a c'houlennan digueneoc'h. Grit ho volontez en andret, va Jesus; me sant ervad en em opposan da guement-se dre va goall inclinationou, siouaz! hognen me garre couscoude n'en em opposen quet. Dec'h-hu, calon divin eus va Jesus, è ober ar pez ne allan quet va unan; c'houi hepquen ho pezo ar c'hloar tout antier eus va justification, nar denan da veza rentet just ha santel. Echuit hoc'h ouvraij eta, va Salver, echuit va c'honvertissa ha va santifia en hevelep fæçon ma chomin fidel ha ma cresquin ato en ho carantez sacr betec an halanad diveza eus va buez. Amen.

## AVERTISSAMANT.

Ar pab Clemant decvet en deveus arcordet ur remission blenier hac antier eus ho fec'hejou d'ar re pere eus a vreuriez ar sacramant a implijo ur veich er bloaz un heur da adori ar sacramant ha da bidi Doue evit an union etre ar brincet christen, an extirpation eus an heresiou hac an exaltation eus hor mam santel an Ilis, gant ho devezo confesset ha communiet ervad d'ar memes deiz pe da un devez al bennac eus ar memes sizun ma raïot ho heur, evel ma ê lequeet er vull induljançou roet gant an tad santel-ma en faver ar rouantelez a Franç, er bloaz mil c'huec'h cant pevarsec ha tri-uguent. Ar vull-se a gueffot expliquet het-a hed gant ar motivou, a reglamanchou hac an actou eus an adoration perpetuel, en ur fæçon-all en ul levr brezonec pehini so bet imprimet er Bloaz 1704, hac a so galvet *An Exercicou eus ar Vuez Christen*, pehini, a ve mad deoc'h

da brena : rac ma'z eo ul levr profitabl meurbet. Remerquit penaus, pa na veac'h nac en breuriez ar sacramant nac en breuriez calon Jesus, e vezo cousgoude agreabl d'hor Salver ha profitabl d'hoc'h ene, lavaret ar pedennou a velit ama diaraoc.

---

## GOUSPEROU AR SACRAMANT.

*Da vouel ar Sacramant hac epad he eizvet e commançot ho Gousperou evel da Sul, o lavaret an daou Salm guenta,* Dixit Dominus ; Doue en deveus lavaret ; *ha* Confitebor tibi, Domine ; A greis va c'halon, va Autrou ; *pere a gueffot diouztu en Gousperou ar Sul : hac an trede Salm,* Credidi, propter quod ; O va Doue, o cridi enoc'h, *pehini a gueffot ena ive varlerc'h. Evit ar pevare Salm, chetu-en ama.*

*Ar pevare Salm eus Gousperou ar Sacramant, eleac'h ma'z eo represantet penaus quement a vev en doujanç Doue a gommanç ho eurusdet er bed-ma memes. Dindan ar benedictionou hac ar faveuriou tamporel, pere a souheter ama da ur famil devot, e tleer entent ar benedictionou spirituel pere a aparchant ouz ar Jerusalem celestiel, hac a dleomp da souheti d'hor mam santel an Ilis ha d'he oll bugale ar gristenien fidel.*

Var an ton : *Clevit evit mad, pobl christen.*

*Psalm.* 127.

| | |
|---|---|
| PEguen eürus eo quement re<br>A vêv en doujanç a Zoue,<br>Hac a guerz en he oll henchou<br>O viret he c'hourc'hemennou !<br>O caout un doujanç quer santel | BEati omnes qui timent Dominum : qui ambulant in viis ejus.<br>Labores manuum tuarum quia man- |

| | |
|---|---|
| ducabis : beatus es et benè tibi erit. | E servijo deoc'h ho trevel<br>D'ho renta eürus ha contant<br>Breman hac eternellamant. |
| Uxor tua sicut vitis abundans : in lateribus domûs tuæ. | Diabarz ho ti retiret<br>E vezo henvel ho pried<br>Ouz ur vinien abondant<br>A zougue resin excelant. |
| Filii tui sicut novellæ olivarum : in circuitu mensæ tuæ. | En dro d'ho taol ho pugale<br>A vezo henvel-mad ive<br>Ouz plant iaouanc a olives<br>Pere ne zisec'hont jamæs. |
| Ecce sic benedicetus homo : qui timet Dominum. | Cheto penaus vezo certen<br>Gant Doue benniguet un den<br>Pîni a vêv en he zoujanç,<br>Gant carantez ha gant fiziang. |
| Benedicat tibi Dominus ex Sion : et videas bona Jerusalem omnibus diebus vitæ tuæ. | Plijet gant Doue a Sion<br>Rei deoc'h he venediction,<br>Ma vellot epad ho puez<br>Madou Jerusalem bemdez. |
| Et videas filios filiorum tuorum : pacem super Israël. | Ra roï ar c'hraç deoc'h da danva<br>Er bed hont mu'guet er bed-ma,<br>Ar frôez eus hoc'h œuvrou santel,<br>Hac ur peoc'h ferm en Israël. |
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. | Enor ha gloar da Zoue an Tad,<br>Ar memes gloar da Zoue ar Map,<br>Ha d'ar Speret Santel ive,<br>Tri ferson distinc en un Doue. |
| Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. | Ar c'hloar a so bet a viscoaz,<br>Ra vezo rentet brema c'hoaz,<br>Hac ato ha da virviquen<br>D'an Dreindet en un Doue epquen |
| Amen. | Evelse bezet grêt. |

*Ar pempet Salm eo*, Lauda, Jerusalem, Dominum; Kear santel a Jerusalem, etc., *pehini a guefot en Gousperou ar Verc'hes da sivesa.*

*Chabistr bian.*

VA breudeur, me am eus desquet gant an Autrou ar pez am eus desquet deoc'h ive, penaus hon Autrou J.-C. d'ar memes nôz ma oe livret, a guemeraa bara, hac o renta graçou, hen torras, hac e lavaraa : quemerit ha dibrit ; an dra-ma eo va c'horf, pehini a vezo livret evidoc'h : grêt quement-ma en memor ac'hanon.

℟. Doue ra vezo meulet ha trugarequeet.

*Capitulum.*

FRatres, ego enim accepi à Domino quod et tradidi vobis : quoniam Dominus Jesus in quâ nocte tradebatur accepit panem, et gratias agens, fregit et dixit : Accipite et manducate, hoc est corpus meum quod pro vobis tradetur : hoc facite in meam commemoratioem. ℟. Deo gratias.

*An Hymn* Pange, lingua, *car ton an Ilis.*

CAnomp, va zeod, devotamant
Ar myster eus ar sacramant,
Eleac'h m'ema ar c'horf glorius
Hac ivez ar goad precius
En deus bet hon roue squillet
Evit redamtion ar bed.
Roet ha ganet eo bet deomp-ni
A gorf pur ar Verc'hes Vari,
Hac er bed n veza bevet,
He gomsou en deveus hadet ;
Mæs en diffin piou n'admiro
P'eguis ec'h echuas he dro?
D'an nôz ma coaniaa diveza
Gant ar re a gare muia,
Gonde ma ho devoa debret
An oan el lesen ordrenet,
Evit ur bouet spirituel
En em roas d'he ebestel.
Gant he gomsou e vez brema

PAnge, lingua, gloriosi corporis
Mysterium, Sanguinisque pretiosi
Quem in mundi pretium, Fructus ventris generosi, Rex effudit gentium.
Nobis datus, Nobis natus Ex intactâ Virgine, Et in mundo conversatus, Sparso verbi semine, Sui moras incolatûs Miro clausit ordine.
In supremæ noctе cœnæ Recumbens cum fratribus, Observatâ lege ple-

nè Cibis in legalibus, Cibum turbæ duodenæ Se dat suis manibus.

Verbum caro panem verum, Verbo caruem efficit, Fitque sanguis Christi merum; Et si sensus deficit, Ad firmandum cor sincerum Sola fides sufficit.

Tantum ergò Sacramentum Veneremur cernui, Et antiquum documentum Novo cedat ritui, Præstet fides supplementum Sensuum defectui.

Genitori Genitoque Laus et jubilatio, Salus, honor, virtus quoque Sit et benedictio; Procedenti ab utroque Compar sit laudatio. Amen.

Chenjet en he guic ar bara,
Hac ar guin en he c'hoad ive;
Ha ma ne seblant quet e ve,
D'ober deomp he gridi certen
Eo aoualc'h ar feiz hepquen.

Adoromp oll var hon daoulin
Ur sacramant so-quen divin:
Lesomp ar c'his coz a gostez
Evit heul an usaij nevez,
Ha renonçomp d'hon daoulagad,
Ma teuimp d'he gridi ervad.

Ra vezo d'an Tad eternel,
D'ar Map ha d'ar Speret Santel,
A so tri ferson en un Doue,
Salud, enor, vertuz ive,
Meuleudi, jubilation,
Gloar ha benediction. Amen.

Roet hoc'h eus ar bara divin
Eus an eê d'un dud quen indin,
Va Doue, ra viot meulet:
Er bara-ma e comprenet
A bep seurt dilicateri,
Ni ro deoc'h peb meuleudi.

℣. Panem de cœlo præstitisti eis, alleluia.

℟. Omne delectamentum in se habentem, alleluia.

*Antifonen* ( var ton : *Réveillez-vous* ) *d'ar* Magnificat *pehini a gueffot en Gousperou ar Verc'hes.*

*Antiphona.*

O Sacrum convivium! in quo Christus sumitur: recolitur memoria passionis ejus; mens impletur gratiâ; et

*Antifonen.*

O Banquet sacr, elec'h ni'en em ro
Da vouet deomp-ni hon Redamtor.
Hac a zigaç deomp eus he varo
Hac he bassion ar memor.

Dreizoc'h e vez hon ene carguet
A c'hraç hac a zonæsonou,
Ha dreizoc'h e ve deomp accordet
Un erres a c'hloar en êvou.

DOUE RA VEZO MEULET.

Me hosupli, Autrou souveren,
Da exauci va oræson,
Ha da rei nerz aoualc'h d'am peden
Evit pignat betee ho tron.

futuræ gloriæ nobis pignus datur. Alleluia.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini dindan ur sacramant quen admirabl hoc'h eus leset gueneomp ar memor eus ho passion ; grit deomp, ni ho supli, ar c'hraç da enori en hevelep fæçon ar mysteriou sacr eus ho corf hac ho coad precius, ma santimp ato en hon eneou ar frouez eus ar redamtion hoc'h eus meritet deomp, c'houi pehini a vev hac a ren ur memes Doue gant Doue an Tad hac ar Speret Santel epad an oll eternite.

Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

DEus, qui nobis sub sacramento mirabili passionis tuæ memoriam reliquisti ; tribue, quæsumus, ità nos corporis et sanguinis tui sacra mysteria venerari, ut Redemptionis tuæ fructum in nobis jugiter sentiamus ; Qui vivis et regnas cum Deo Patre in unitate Spiritûs Sancti, Deus ; per omnia sæcula sæculorum. Amen.

*D'ar Sul pehini a erru en eizvet ar Sacramant, e leverrot ive Gousperou ar Sacramant, ha neuse goude ar* Magnificat *e leverrot oræson ar Sul-se pehini ê hou-ma.*

*Oræson an eil Sul varlerc'h ar Pantecost.*

*Pedomp Doue.*

AUtrou Doue, plijet gueneoc'h rei deomp an doujanç hac ar garantez perpetuel eus hoc'h hano santel : pa na zeu jamæs ho providanç da abandoni ar re hoc'h

*Oremus.*

SAncti nominis tui, Domine, timorem pariter et amorem fac nos habere perpetuum :

quia nunquàm tuâ gubernatione destituis, quos in soliditate tuæ dilectionis instituis. Per Dominum, etc.

eus rentet ferm ha stabil en ho carantez. Ni her goulen dre verit ho Map Jesus-Christ hon Autrou pehini a vev, etc.

*Varlerc'h an Oræson-ma e leverrot hini ar Sacramant ive gant an Antifonen hac ar* ℣. Panem de cœlo, *a so diaraoc.*

---

## EVIT EXPOSITION AR SACR.

*Pa vezo exposet ar Sacramant e c'hellot lavaret devotamant evit he adori, en tri c'hantic-ma so varlerc'h ama.*

*Cantic var* O salutaris hostia ! *Var an ear Gallec:* O sainte et salutaire hostie !

O Salutaris hostia! quæ cœli pandis hostium: bella premunt hostilia; da robur, fer auxilium.

Uni trinoque Domino sit sempiterna gloria, qui vitam sine termino nobis donet in patriâ. Amen.

O Hostif sacr a silvidiguez,
A zigor deomp ar barados!
Emaomp en bresel deiz ha nôz;
Roït nerz deomp en hor semplادurez
Hac hor sicourit pront, evit dre ho moyen
Ma trec'himp hon adversourien. *bis.*

Gloar ha meuleudi evit biquen
R'en devezo diouz peb-unan
An Tad, ar Map, ar Speret-Glan,
Tri ferson en un Doue hepmuiquen,
Plijet ganta hor c'haç d'hor bro celestiel,
Da gaout ar vuez eternel. *bis.*

*Cantic var an actou principal en andret hor Salver er Sacramant.* Var an ear Gallec : *Non, je ne vois plus rien, etc.*

VA Doue, va Salver,
Me a gred fermamant
Emaoc'h var an auter
Cuzet er sacramant ;
Abalamour d'in-me
Pa'z oc'h en em rentet
Dister er myster-se,
M'hoc'h ador gant respet.
Digueneoc'h ar pardon
Ivez a esperan,
Hac a greiz va c'halon,
Va Jesus, ho caran,
O caout ur guir regret
Da veza, siouaz d'in !
Quellies offanset
Ho majeste divin.
Dre ar garantez vras
M'hoc'h eus bet anduret
Evidomp ouz ar groas
Ur maro criz meurbet,
Na bermetit nepret,
M'ho supli, va Jesus,
E raën en hoc'h andret
Nep seurt pec'het grevus.

*Cantic var un homaij devot d'hor Salver er Sacramant, hac a ell servijout ive da communion spirituel.*

Var an ear gallec : *Doux Jésus, venez dans nos cœurs.*

O Va Jesus, va esperanç !
M'hoc'h ador en hostif consacret,
Eleac'h ma rit ho temeuranç,
O va Jesus, va esperanç,
Desir am eus gant reveranç
Da dostaat ouzoc'h dre ho caret ;
O va Jesus, va esperanç,
M'hoc'h ador en hostif consacret.
Evel d'am roue ha d'am Doue
Var an auter e ran deoc'h homaij,
Hac en em ofrao deoc'h ive
Evel d'am roue ha d'am Doue,
Oc'h adori en hostif-se
Ho corf sarr ha non pas he imaij ;
Evel d'am roue ha d'am Doue
Var an auter e ran deoc'h homaij.
En hostif-se, me gred certen,
Ne deus mui a vara, va Jesus,
Mæs ho majeste souveren ;
En hostif-se m'her c'hred certen,
A so comprenet hepmuiquen,
Gant ho corf hac ho coad precius,
En hostif-se, me gred certen,.
Ne deus mui a vara, va Jesus.
O peguen douç eo ar banquet
Eleac'h ma'z ê Doue magadur !

Realamant e vez bepret ;
O peguen douç eo ar banquet !
Ar C'hrouer so en em rentet
Ur boet he-unan d'he grouadur ;
O peguen douç eo ar banquet
Eleac'h ma'z ê Doue magadur !
Deut eta gant ho pouet divin
Da renta d'am ene ar iec'het :
D'ho recen me n'edoun quet dîn,
Hoguen deut gant ho pouet divin,
Ha sellit a druez ouzin ;
Rac detesti a ran va fec'het,
Deut eta gant ho pouet divin
Da renta d'am ene ar iec'het.
Deut, va Jesus, deut em ene,
Ha liquit enni ar vertuziou ;
Deut ma c'homo atoguene,
Deut, va Jesus, deut em ene,
Na souffritmui e languisse ;
Lammit anezi an oll viçou :
Deut, va Jesus, deut em ene,
Ha liquit enni ar vertuziou.
C'houi so, va Salver benniguet,
Un erres eus ar c'hlœr eternel,
C'houi eo guiniz ar re choaset ;
C'houi so, va Salver benniguet,
Dindan ar speçou-se cuzet,
D'hon eneou ur re.ued santel ;
C'houi so, va Salver benniguet,
Un erres eus ar c'hlœr eternel.
P'eur e c'hellimp-ni ho quelet,
Va Jesus, en ho rouantelez
Evit beza gueneoc'h bepret ?
P'eur e c'hellimp - ni ho quelet,
Evit da jamæs ho caret
Gant hoc'h oll Sænt hac hoc'h oll Ælez ?
Roït deomp an eur-se d'ho quelet,
Va Jesus, en ho rouantelez. Amen.

EVIT AR SALUT.

*Pa vezo roet benediction ar Sacramant, ec'h ellot lavaret an teir Hymn* Sacris solemniis, Verbum su-

pernum *ha* Pange, lingua, *evel ma int lequeet diazaoe en latin hac e bresonec; ha goude-se en leverrot an oræson devot-ma.*

## CANTIC VAR UN ORÆSON DEVOT,

*Evit adori Jesus-Christ er Sacramant adorabbl eus an auter, pa vez exposet pe roet ar venediction ganta er salud, hac a so excellant ivez evit ober ur gommunion spirituel, hac evit en em recommandi d'hor Salver er myster divin-ma gant feiz ha gant humilite evel ar Gananeen.* Var ton guers *Santes Agnes*, pe *Sacris solemniis.*

VA Jesus, va Doue,
Me a gred fermamant
Emaoc'h presant a-se
Cuzet er Sacramant;
Ama'ta prosternet
Dirac ho majeste,
M'hoc'h ador gant respet
Ha gant humilite.
Certen, va Salver eo,
P'hoc'h eus-en discleriet,
Ez oc'h ar bara beo
Eus an eê disquennet,
Evit hor mesur ni
Ac'hanoc'h hu-unan,
O reï deomp da zibri
Ho corf sacr er bed-man.
Me velê bras ho c'hoant
Da vezur hon ene,
P'ez oc'h er Sacramant
Evit ar sujet-se.
En em leset gueneomp
Dindan speçou dister;
Elec'h m'en em roït deomp
Gant quement a zouçder.
O peguen bras tensor
A c'hraçou ranfermet
Gueneoc'h, va Redamtor,
Er myster-se chomet,
Evit quement christen
Ho receo ervad?
Rac-se'ta e carren
Ouzoc'h ive tostaat.
O Jesus, o guir oan,
C'honi hoc'h eus bet galvet
Quement a so en poan
Hac en em guef sammet,
Da vont davedoc'h - oll
Da gaout soulajamant,
Na d'aï nicun da goll
Gant digourajamant.
Dirazoc'h chetu-me
Sammet a bec'hejou,
Hac em infirmite
Accablet a boaniou;
Allas! pa em guelit
Em izom ar brassa,
Va Doue, ma soulajit
Hervez ho promessa.
Pa'z oc'h deut er bed-ma
Evit clasq ar pec'her,

P'hor galvit oll brema
Davadoc'h, va Salver,
Em aus fizianç enoc'h,
Ha n'en rebutnt quet,
Mar dinasan ouzoc'h,
Paour ha leun a bec'het.

Gouzout a ran ervat
Ez oun, siouas! indîn
Ouzoc'h-hu da dostaat,
Va Redamtor divin;
Ne varitan quet caont
Bara ho pugale;
Pa dlean en em anaout
Henval ouz ar chraç ive.

Hoguen da viana
Roït d'in an demorant
Gouda rassasia
Ho pugala fervant;
Crial a ran ouzoc'h
Eval ar Gananeen;
Na zifferit palloc'h,
Clevit ouz va feden.

Pa'z oc'h bet ivez
Dra ho maro santel
Prenet ar guir vuez
D'ar bed universel;
Roït ar vuez a c'hraç
D'am ane, va Jesus,
Dra voyen ho corf sacr
Hac ho coad precius.

Gant an distara guer
Ho pezo lavarat,
E vazin, va Salvar,
En instant soulajet,
Hac a vezo rentet
Va ane paour saln
Dinuz quement saurt clenvet
He c'hundu d'ar maro.

Dre'r serpant quevrmar boa,
Evit sellet outan,
Grêt salo nap a ïoa
Flammatgant serpant tân;
Enoc'h-hu ur feiz gre
Ha na rento-hi quet quent
Va ena-ma pare
Diouz flam ao arevent?

Ouz bord ho sea epquen
Gueichal nap a douche,
Dreizi nause soudan
Iac'het a recava;
Panaus eta na ve
Va ana iac'h rantet,
O touch ouzoc'h ive
Dra zesir em aparet?

Mar boa capabl soquen
Ar squaud a gorf sant Per
Da zilivra peb dan
Diouz clenvet tampnrel,
Hac en so nap clenvet,
Va Salver, em ene,
Na va ivez chassaat
Gant squaud ho majeste?

Daut ata, va Doua,
Da reï d'in ar iec'het,
O renta va ane
Pur ha neat a bec'het;
Roït dezi ouz ha naon
Ar guir vagadurez;
Na list quet ac'hanon
Gant va sempladurez.

Grit palloc'h ma trec'hin
An dentationou,
Evit ma observin

Hoc'h oll gourc'hemen-
nou ;
Rac en creis va c'halon,
Va Doue, em eus regret
Da veza en nep fæçon,
Siouaz d'in ! ho zorret.
Va c'halon a offran
Pelloc'h d'ho carantez,
Hac en em resolvan
D'ober ho volontez :
Grit d'in perseveri,
Va Jesus, d'ho caret,
Na vezin diouzoc'h mui
Biquen dispartiet.
Hac evit va c'hreat
Em resolution,
Roït d'in brema, va Zad,
Ho penediction ;
Ra viot benniguet
Hoc'h-unan, va Salver,
Ha gant an oll meulet
En myster an auter.
Amen.

*Goude ar c'hantic-ma, grit an amand enorabl da Jesus er sacramant, pehini so diaraoc ; hac er fin, mar ho pez amser, e leverrot an actou a adoration pere so evit ar gorreoa en oferen, hac an tri c'hantic evit an exposition, pere so ama diaraoc ; hac e concluot assambles gant ar belec dre an teir oræson-ma : da guenta, dre Oræson ar Sacramant gant* Panem de cœlo, etc. *evelse en fin Gousperoa ar Sacramant ; d'an eil, dre Oræson ar Verc'hes,* Concede nos, *goude ar recommandation dezi, pehini a gueffot diaraoc en fin he Litaniou er Pedennou diouz an nôz*, p. 67 ; *ha d'an trede, dre an Oræson pehini so ama evit ar roue, goude ar versedou-ma.*

℣. Autrou Doue, plijet gueneoc'h, sauvetei ar roue.
℟. Hac hon exaucit d'ar poent ma teuimp d'hoc'h invoqui.
℣. Va Doue, astennit ho preac'h da broteji den ho tourn-deou
℟. Ha quemerit dindan ho protection map an den pehini hoc'h eus etablisset evidoc'h.
℣. Va Doue, exaucit va oræsonn
℟. Ha grit ma errun ar c'hrius va feden betec enoc'h.

℣. Domine, salvum fac regem.
℟. Et exaudi nos in die quâ invocaverimus te.
℣. Fiat manus tua super virum dexteræ tuæ.
℟. Et super filium hominis quem confirmâsti tibi.
℣. Domine exaudi orationem meam. ℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Oremus.*

QUæsumus, omnipotens Deus, ut, etc.

*Oræson.*

O Va Doue, oll-gallondec, dre drugarez pehini en deveus, etc.

*Mar bez lavaret Oræson ar peoc'h, e c'heffot tuma varlerc'h enfin ar gommemorationou commun dirac Complidou.*

---

*Oræson an trede Sul varlerc'h ar Pantecost.*

PRotector in te sperantium, Deus, sine quo nihil est validum, nihil sanctum, multiplica super nos misericordiam tuam; ut, te rectore, te duce, sic transeamus per bona temporalia, ut non amittamus æterna. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium, etc.

O Va Doue, protector d'ar re a espere enoc'h, hep pehini ne deus netra ferm, na netra santel, exercit muioaz vui ho trugarez en hon andret, evit dre ho cundu hac ho direction ma tremenimp en hevelep fæçon dre ar madou tamporel, na gollimp quet ar madou eternel. Ni her goulen dre hon Autrou Jesus Christ ho Map unic, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret Santel, etc.

*Oræson ar pevare Sul varlerc'h ar Pantecost.*

DA nobis, quæsumus, Domine, ut et mundi cursus pacificè nobis tuo ordine dirigatur, et Ecclesia tua tranquillâ devotione lætetur. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

AUtrou Doue, reglit, ni ho supli, quement a erru er bed en hevelep fæçon ma jouissimp ato eus ar peoc'h, ha ma e devezo hoc'h Ilis ar joa d'ho servija en repos gant an devotion pæsibl. Ni her goulen dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret Santel epad an oll eternite, etc.

*Oræson ar pempet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus preparet madou invisibl d'ar re pere ho car, squillit en hor c'halonou an ardeur eus ho carantez, evit oc'h ho caret en peb tra ha dreist peb tra, ma jouissimp un deiz eus ar madou pere a broment deomp hac a dremen an oll hont d hon oll desir. Ni her goulen dre hon Antrou J. C. ho Map unic, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret Santel epad an oll eternite. Evellen, etc.

DEus, qui diligentibus te bona invisibilia præparâsti, infunde cordibus nostris tui amoris affectum; ut te in omnibus et super omnia diligentes, promissiones tuas, quæ omne desiderium superant, consequamur. Per Dominum, etc.

*Oræson ar c'huec'hvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Doue ar vertuziou digant pehini e teu quement so a vad hac a excellant, imprimet en hor c'halonou ar garantez eus hoc'h hano, hac augmantit enomp ar speret a religion; evit ma antretenot enomp ar pez so a vad, ha ma conservot enomp ar pez hoc'h eus antretenet, oc'h hon renta bepret sourcius d'ho servija. Ni her goulen dre hon Autrou Jesus-Christ ho map unic, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret Santel, etc.

Evellen bezet grêt.

DEus virtutum, cujus est totum quod est optimum, insere pectoribus nostris amorem tui nominis, et præsta in nobis religionis augmentum, ut quæ sunt bona nutrias, ac pietatis studio quæ sunt nutrita custodias. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

*Oræson evit ar seisvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue, pe veus a hini ar brovidanç n'en em drompl quet en he disposition hac en he

DEus, cujus providentia in sui dispositione non fal-

litur; te supplices exoramus, ut noxia cuncta submoveas, et omnia nobis profutura concedas. Per Dominium nostrum, etc.

c'hundu, ni ho au li da ziatrei diouzomp quement a ell noasout deomp; ha da accordi deomp quement a ell beza profitabl deomp ive. Dre verit hon Autrou Jesus-Chriat ho Map unic, etc.

### *Oræson an eisvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

LArgira nobis, quæsumus, Domine, semper spiritum cogitandi quæ recta sunt propitius et agendi, ut qui sine te esse non possumus, secundùm te vivere valeamus. Per Dominum, etc.

AUtrou Doue, ni ho ped dre ho trugarez da inspira deomp ato sonjesonou mad ha d'hon lacât da ober ivez ato actionou mad: evit, pa na ellomp quet beza hep doc'h, ma hallimp beva hervez ho volontez. Ni her goulen dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pebini a vev hac a rên, etc.

### *Oræson an navet Sul varlerc'h ar Pantec st.*

PAteant aures misericordiæ tuæ, Domine, precibus supplicantium; et ut petentibus desiderata concedas, fac nos quæ tibi sunt placita postulare. Per Dominum nostrum Jesum-Christum, etc.

AUtrou Doue, ra vezo digor an diou scouarn eus ho trugarez ouz pedennou a re a zeu d'he implori; hac evit ma accordot dezo ar pez a c'houlennont, grit ma c'houleonint ouzoc'h ar pez so agreabl deoc'h. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev hac a rên ur memea, etc.

Evelse bezet grêt.

### *Oræson an decvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

DEua, qui omnipotentiam tuam parcendo maximè et miserando ma-

O Va Doue, pehini a zisquez ar muia-tout hoc'h oll-galloud o pardoni hac oc'h ober trugarez; squillit varnomp en abon-

danç

danç an effejou eus ho madelez, evit, oc'h ober deomp redec var-zu ar pez a brometit, ma hon renot participant eus ar madou celestiel. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ ho map unic, etc.

nifestas, multiplica super nos misericordiam tuam, ut ad tua promissa currentes, cœlestium bonorum facias esse consortes. Per Dominum, etc.

*Orœson an unnecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, pehini dre un exces a vadelez a ro mui a c'hraçou eguet na verit ha na zesir ar re pere a zeu d'ho pidi; scuillit varnomp ho trugarez infinit, evit ma pardonot deomp ar pec'hejou pere a ra remors d'hor c'honsianç, ha ma accordot deomp c'hoaz ar graçou pere ne d'omp quet din da c'houlen. Dre verit, etc.

OMnipotens sempiterne Deus, qui abundantiâ pietatis tuæ et merita supplicum excedis et vota, effunde super nos misericordiam tuam, ut dimittas quæ conscientia metuit et adjicias quod oratio non præsumit. Per, etc.

*Orœson an daouzecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue oll-galloudec ha trugarezus, pehini a ro d'ho christenien fidel ar c'hraç d'ho servija dre un fæçon meulabl ha din ac'hanoc'h; grit, ni ho supli, ma redimp, hep coueza, varzu ar madou celestiel hoc'h eus prometet deomp. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ ho map unic, etc.

OMnipotens et misericors Deus, de cujus munere venit ut tibi à fidelibus tuis dignè et laudabiliter serviatur; tribue, quæsumus, nobis, ut ad promissiones tuas sine offensione curramus. Per, etc.

*Orœson an trizecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, plijet gueneoc'h augmanti enomp ar feiz, an es-

OMnipotens sempiterne Deus, da nobis fidei, spei

et caritatis augmentum; et ut mereamur assequi quod promittis, fac nos amare quod præcipis. Per.

peranç hac ar garantez; hac evit ma veritimp obteni ar pez a brometit, grit deomp caret ar pez a c'hourc'hemennit. Ni hergonlen dre hon Autrou Jesus-Christ.

*Oræson ar pevarzecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

CUstodi, Domine, quæsumus, Ecclesiam tuam propitiatione perpetuâ: et quia sine te labitur humana mortalitas, tuo semper auxilio et abstrahatur à noxiis, et ad salutaria dirigatur. Per.

AUtrou Doue, conservit, ni ho supli, hoc'h Ilis dre un assistanç continuel eus ho trugarez; hac evel ma'z eo an den quer sempl ma couez bep camet nemedoc'h her soutenne, tennit-en ato dre ho sicour divin dious quement a ell noasout deza, ha douguit-en ato d'ar pez so profitabl d'he silvidiguez. Dre, etc.

*Oræson ar pemzecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

ECclesiam tuam, Domine, miseratio continuata mundet et muniat, et quia sine te non potest salva consistere, tuo semper munere gubernetur. Per.

AUtrou Doue, purifiit ha creaït hoc'h Ilis dre un drugarez continuel; hac eguis na ell quet en em souten hepdoc'h, gouarnit-hi ato dre ho craç. Dre verit hon Autrou J.-C. ho map unic, etc.

Evel-e bezet grêt.

*Oræson ar c'huezecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

TUa nos, quæsumus, Domine, gratia semper et præveniat et sequatur, ac bonis operibus jugiter præstet esse intentos. Per.

AUtrou Doue, grit, ni ho supli, ma teui ho craç ato d'hon diarbenn ha d'hon accompagnunecaat, ha ma raï deomp en em applica bepret da exerci an œuvrou mad. Dre verit hon Autrou, etc.

*Oræson ar seitecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

DA, quæsumus, Domine, po-

AUtrou Doue, ni ho ped da reï d'ho pobl ar c'hraç d'en

em ziouall diouz ar vinim diabolic eus ar bed, ha d'ho servija gant ur galon pur, evel ma'z oc'h hoc'h-unan. Dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, etc.

pulo tuo diabolica vitare contagia, et te solum Dominum purâ mente sectari. Per Dominum.

### *Oræson an trivec'hvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

AUtrou Doue, cunduit, ni ho supli, hor c'halonou dre an operation eus ho trugarez, abalamour na ellomp quet plijout deoc'h hepdoc'h. Ni her goulen dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini a vev hac a rên, etc.

DIrigat corda nostra, quæsumus, Domine, tuæ miserationis operatio, quia tibi sine te placere non possumus. Per.

### *Oræson an naontecvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

O Va Doue oll-galloudec ha trugarezus, plijet gueneoc'h dre ho madelez distrei divarnomp quement a elle beza controll deomp, evit o veza libr ha diambaras a gorf hac a speret, ma accomplissimp gant ul liberte santel quement so evit ho servij. Dre verit hon Autrou.

OMnipotens et misericors Deus, universa nostra adversantia propitiatus exclude, ut mente et corpore pariter expediti, quæ tua sunt liberis mentibus exequamur. Per.

### *Oræson an uguentvet Sul varlerc'h ar Pantecost.*

AUtrou Doue, ni ho supli d'en em apæsi en andret ho christenien fidel, ha da accordi dezo ar pardon eus ho fec'hejou hac ar peoc'h, evit var un dro ma vezint neteet ha purifiet diouz an oll offançou ho deveus grêt deoc'h, ha ma ho servijint gant ur galon leun a fiziang. Dre verit, etc.

LArgire, quæsumus, Domine, fidelibus tuis indulgentiam placatus et pacem, ut pariter ab omnibus mundentur offensis, et securâ tibi mente deserviant. Per.

*Orœson arc'henta Sul varnuguent varlerc'h ar Pant.*

Familiam tuam, quæsumus, Domine, continuâ pietate custodi, ut à cunctis adversitatibus te protegente sit libera, et in bonis actibus tuo nomini sit devota. Per.

Autrou Doue, ni ho ped da viret ho famil (an Ilis catholic) dre un assistanç continuel eus ho madelez, evit dre ho protection ma vezo dilivret diouz peb adversite, ha rentet fidel ha sourcius da enori hoc'h hano gant œuvrou mad. Dre verit, etc.

*Orœson an eil sul varnuguent varlerc'h ar Pantec.*

Deus, refugium nostrum et virtus, adesto piis Ecclesiæ tuæ precibus, auctor ipse pietatis: et præsta ut quod fideliter petimus, efficaciter consequamur. Per.

O Va Doue, c'houi pehini è hon refuj hac hon nerz, selaouit favorablamant ar pedennou humbl a offr hoc'h Ilis deoc'h gant an devotion pehini a roï deza hoc'h-unan, ha grit ma obteninp en effet ar pez a c'houlennomp ouzoc'h gant ur berseveranç fidel. Dre verit, etc.

*Orœson an trede Sul varnuguent varlerc'h ar Pent.*

Absolve, quæsumus, Domine, tuorum delicta populorum, ut à peccatorum nostrorum nexibus, quæ pro nostrâ fragilitate contraximus, tuâ benignitate liberemur. Per Dominum, etc.

Autrou Doue, plijet gueneoc'h, ni ho ped, pardoni d'ho pobl an offançou en deus grêt deoc'h; evit dre ho madelez ma vezimp dilivret diouz al liamou eus hor per'hejou, pe en re omp en em angajet hon-unan dre hor frajilite. Ni her goulen dre hon Autron Jesus-Christ, etc.

*Remerquit ama penaus, mar bez ouspen pevar sul varnuguent etre dissul ar Pantecost hac ar sul quenta an Azvent, e quemerrot ama goude an trede sul varnuguent an Orœsonou eus ar suliou pere a vezo manet er bloaz-se, da lavaret adalec gouel ar rouanez betec ar Septuagesim (pehini eo an drede sul dirac demer-*

*c'her al Ludu), evel ma ho c'heffot tu-ma diaraoc. En hevelep fæçon mar be pemp sul varnuguent etre ar Pantecost hac an Azvent, e quemerrot evit ar pevare sul varnuguent varlerc'h ar Pantecost Oræson ar c'huec'hvet sul varlerc'h ar Rouanez. Mar be c'huec'h sul varnuguent, e quemerrot evit ar pevare sul varnuguent Oræson ar pempet sul, hac evit ar pempet sul varnuguent Oræson ar c'huec'hvet sul varlerc'h ar Rouanez. Mar be seiz varnuguent sul goude ar Pantecost, e quemerrot evit ar pevare sul varnuguent Oræson ar pevare sul, hac evit ar pempet varnuguent Oræson ar pempet sul, hac evit ar c'huec'hvet sul varnuguent Oræson ar c'huec'hvet sul varlerc'h ar Rouanez. Erfin, mar be eiz sul varnuguent etre ar Pantecost hac an Azvent, e quemerrot evit ar pevare sul varnuguent Oræson an trede sul, hac evit ar pempet sul varnuguent Oræson ar pevare sul, hac evit ar c'huec'hvet sul varnuguent Oræson ar pempet sul, hac evit ar seizvet sul varnuguent Oræson ar c'huec'hvet sul varlerc'h ar Rouanez, hac evit ar sul diveza dirac an Azvent, e quemerrot ato an Oræson-ma so ama ive da ziveza.*

*Oræson pehini a vez lavaret ato evit ar sul diveza a so etre ar Pantecost hac an Azvent.*

AUtrou Doue, ni ho supli da excita ar volontez eus ho c'hristenien fidel, evit d'ar fin o produi gant mui a ferveur ar froez eus ar peza operit enno, ma recevint digant ho madelez brassoc'h remejou ouz quement drouc a erru ganto. Ni her goulen dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, etc.

EXcita, quæsumus, Domine, tuorum fidelium voluntates, ut divini operis fructum propensiùs exequentes, pietatis tuæ remedia majora percipiant. Per.

## COMMEMORATIONOU PE ORÆSONO

*Commun, pe Souffrajsu ar Sænt, pere a vez ra en fin Gousperou d ar Suliou ordinal eus ar bloas, lerc'h an Oræsonou all oll, pa ves lavaret Gousp ar Sul ive. Hoguen ar gommemoration guenta eus ar groas ne vez grêt nemet adalec dissul ar C simodo betec an Asçansion pe ar Iaou-Basq.*

### COMMEMORATION EUS AR GROAS.

CRucem sanctam subiit qui infernum confregit, accinctus est potentiâ, surrexit die tertiâ. Alleluia.

℣. Dicite in nationibus. Alleluia.

℟. Quia Dominus regnavit à ligno. Alleluia.

*Oremus.*

DEos, qui pro nobis Filium tuum crucis patibulum subire voluisti, ut inimici à nobis expelleres potestatem; concede nobis famulis tuis, ut resurrectionis gratiam consequamur. Per.

ER groas santel eo bet e soumetet da vervel an pehini en deveus brusonet zier an ifern, hac o veza e visquet eus he c'hallout, e ressuscitet d'an trede deiz; ra vezo meulet.

℣. Discleriit a guement n pobl a so er bed.

℟. Penaus en em deveus tron etablisset he rooantele ar c'hoat eus ar groas. Meul vezo Done.

*Pedomp Doue.*

O Va Done, c'houi p hoc'h eus teurvezet e soumetse ho Map unic da v evidomp ouz ar potanç e groas, evit ma hon delivr dioux puissanç hon advers accordit deomp entrezomp servijerien, ma aquisitim c'hraç eus ar resurrection e Dre verit hor memes A J.-C. ho Map quer, etc.

*Ar Gommemorationou pe ar Suffrajou ma varle ne vezont quet lavaret nemet adalec eizvet ar Se mant betec an Avent, hac adalec eizvet ar Rou bete dissul ar Bassion, nac epad an amseriou e mee. ne vezont quet lavaret ive d'ar Sul, mar bes*

*en deiz-se an Ofiç eus a ur gouel bennac, pe mar guerru ar Sul-se durant an eizvet eus a ur solennite bennac, evel ma'z eo ar solenniteou eus ar goueliou principal d'ar Verc'hes, eus a vouel Ian, eus a vouel Per, eus a vouel an Dedi, eus a vouel Patron an escopti pe ar barres, eus a vouel an oll Sænt. Epad an eizvet eta eus an seurt solenniteou-ma ne reer jamæs ar gommemorationou pe an oræsonou commun-ma.*

## COMMEMORATION EUS AR VERC'HES.

SAntes Mari, sicourit ar re viserabl, assistit ar re sempl, consolit ar re afflijet, pedit evit ar bobl, soutenit an dud a ilis, intercedit evit ar sex devot eus ar merc'hed; grit ma en em santo sicouret gueneoc'h quement a zeu d'en em recommandi deoc'h ha da enori ar memor santel ac'hanoc'h.

℣. Pedit evidomp, Mam santel da Zoue.

℟. Evit ma vezimp rentet dîn da obteni an effet a bromessaou Jesus-Christ.

SAncta Maria, succurre miseris, juva pusillanimes, refove flebiles, ora pro populo, interveni pro clero, intercede pro devoto femineo sexu: sentiant omnes tuum juvamen quicumque celebrant tuam sanctam commemorationem.

℣. Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Pedomp Doue.*

AUutrou Doue, accordit, ni ho supli, d'ho servijerien baour ma'z omp, ar c'hraç da jouissa gant joa eus a eur iec'het perpetuel hac a speret hac a gorf, ha ma vezimp, dre an intercession eus ar Verc'hes glorius Vari, dilivret diouz an drlstidiguez presant, ha pourveat eus al lâouenidiguez eternel.

*Oremus.*

COncede nos famulos tuos, quæsumus, Domine, Deus, perpetuâ mentis et corporis sanitate gaudere, et gloriosâ beatæ Mariæ semper Virginis intercessione, à præsenti liberari tristitiâ et æternâ perfrui lætitiâ.

*Eleac'h an oræson-ma diaraoc, e vez lavaret, adalec eizvet gouel ar Rouanez beteg ar Chandelour, an Oræson all ma valerc'h gant ar verset hac ar respont-ma.*

℣. Post partum, Virgo, inviolata permansisti.

℟. Dei Genitrix, intercede pro nobis.

℣. C'houi pehini a su chomet guerc'hes goude guenel.

℟. Mam santel da Zoue, intercedit evidomp.

*Oremus.*

DEus, qui salutis æternæ beatæ Mariæ virginitate fecundâ humano generi præmia præstitisti; tribue, quæsumus, ut ipsam pro nobis intercedere sentiamus, per quam meruimus auctorem vitæ suscipere Dominum nostrum Jesum, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini dre ar froez e deveus douguet ar Verc'hes glorius Vari, hoc'h eus lequeet an dud er gnir da gaout ar bris eus ar silvidiguez eternel; grit, ni ho supli, ma santimp an effejou eus a intercession an hini dre pehini hon eus meritet receo an Autnr eus ar vuez pehini è hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic.

COMMEMORATION LUS AN EBESTEL.

Petrus Apostolus et Paulus doctor gentium, ipsi nos docuerunt legem tuam, Domine.

℣. Constitues eos principes super omnem terram.

℟. Memores erunt nominis tui, Domine.

Sant Pêr abostol ha sant Paol doctor ar gentilet, eo ar re pere ho deveus desquet deomp ho lesen, va Doue, hon Autrou.

℣. C'houi, Autruu souveren, ho etablissot princet var ar bedma oll.

℟. Hac e tigacint da vemor eus hoc'h hano.

*Oremus.*

DEus, cujus dextera beatum Petrum ambulantem in fluctibus, ne mergeretur erexit, et coa-

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pe veus a hini an dorn deou a viras na confontse sant Pêr etouez ar gouagou mor endra edo o querzet varnezo, hac a zilivras he gompagnon

abostol sant Paul eus a vouelet ar mor ivez en pehini e confontas a ben teir gueich; hon exaucit dre ho madelez, hac accordit deomp dre veriton an eil hac eguile an eur da obteni ar c'hloar eus an eternite.

postolum ejus Paulum tertiò naufragantem de profundo pelagi liberavit, exaudi nos propitius et concede ut amborum meritis æternitatis gloriam consequamur.

*En andret-ma e reer ive Commemoration eus a batron an escopti. Mar chomit en Querne, e quemerrot Oræson sant Caourintin a so en mis Querzu so goude an Hymn* Iste Confessor, *tu-ma varlerc'h Gousperou ar Gonfessoret, gant ar* ℣. Ora pro nobis, etc. *hac ar* ℟. Ut digni efficiamur, etc., *pere so eno ive.*

## COMMEMORATION EVIT AR PEOC'H.

Autrou Doue, plijet gueneoc'h rei deomp ar peoc'h en hon amser, abalamour na deus nicun a guement a gombate evidomp, nemedoc'h-hu pehini e hon Doue.

℣. Ra vezo great ar peoc'h dre hoc'h autorite.

℟. Ha ra vezo abondanç a bep mad en hoc'h Ilis etouez ar gristenien fidel.

Da pacem, Domine, in diebus nostris, quia non est alius qui pugnet pro nobis, nisi tu Deus noster.

℣. Fiat pax in virtute tuâ.

℟. Et abundantia in turribus tuis.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, digant pehini e teu an desirou santel, ar gusulion mad hac an œuvrou just, roït d'ho servijerien ar peoc'h-se pehini ne ell quet ar bed da rei: evit d'ar fin oc'h applica hor c'halonou da observi ho courc'hemennou santel, hac o veza dilivret diouz peb aon rac hon adversourien, ma vezo pæsibl ha calm

*Oremus.*

DEus, à quo sancta desideria, recta consilia et justa sunt opera, da servis tuis illam quam mundus dare non potest pacem, ut et corda nostra mandatis tuis dedita, et hostium sublatâ formi-

| | |
|---|---|
| dine, tempora sint tuâ protectione tranquilla. Per Dominum nostrum, etc | hon amser hac bor buez dindan ho protection. Ar pez a c'houlennomp dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h, etc. |
| ℣. Domine, exaudi orationem meam | ℣. Plijet gueneoc'h, hon Autrou, exauci va oræson. |
| ℟. Et clamor meus ad te veniat. | ℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h. |
| ℣. Benedicamus Domino. | ℣. Bennigomp ha meulomp an Autrou Doue. |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Ni a rent graçou ha benedictionou da Zoue. |
| ℣. Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. | ℣. Ra reposo an anaon fidel en peoc'h dre an drugarez a Zoue. |
| ℟. Amen. | ℟. Evelse bezet grêt. |

*Er memes façon ma ec'h echuot ho Gousperou'ato, peguement-bennac na ve quet grêt ar gommemorationou diaraoc.*

*Ma ne livirit quet Complidou dious-tu varlerc'h Gousperou, e finissot ho Gousperou er memes façon ma ive; ha goude* Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. Amen, *e concluot evellen.*

| | |
|---|---|
| Pater noster, qui es in cœlis, etc. | Hon Tad pehini so en êvou, etc., *livirit ar rest betec an* Ave, Maria. |
| ℣. Dominus det nobis suam pacem. | ℣. Plijet gant an Autrou Doue rei deomp he beoc'h er bed-ma. |
| ℟. Et vitam æternam. Amen. | ℟. Hac ar vuez eternel er bedhont. Evellen bezet grêt. |

*Hac er fin e leverrot* Salve, Regina, *pe ur c'hantic-all d'ar Verc'hes, evel ma êmerquet ama varlerc'h Complidou ar Sul, gant ar* Sacrosanctæ, *pehini so er gommançamant.*

## COMPLIDOU AR SUL,.

***Pere a vez lavaret ivez da bep seurt Goueliou epad ar bloaz.***

### Instruction evit Complidou.

CHetn ama ive *Complidou* pere a recit hor mam santel an Ilis en fin an devez, hac a so galvet complidou, abalamour ma'z int an accomplissamant hac ar fin eus he oll heuriou hac eus he ofiç divin epad an deiz. D'ar goueliou mirabl a erru er C'hoaraïs e vez canet complidou en plaç gousperou d'an abardaëz, abalamour ma vez lavaret gousperou epad an amser-se var ar sizun abarz lein, evit ar ræson pehini am eus discleriet diaraoc abarz gousperou ar Sul, hac el levr an Exerciçou eus ar vuez christien, pehini a ve mad da gaout ive. Mar souhetit eta da lavaret ive complidou diouz-tu varlerc'h gousperou, evel ma ho pezo lavaret ar c'homsou diveza eus ar conclusion diaraoc : *Fidelium animæ per misericordiam Dei requiescant in pace. Amen*, e commançot complidou neuse-souden hep lavaret netra entreso.

Dre an ofiç a gomplidou ec'h ell beza representet deomp an donediguez diveza eus a Jesus-Christ, pehini a erruu er gonsommation hac en accomplissamant eus an amser er fin ar bed, ar pez a ve mad da vedita o lavaret an ofiç-ma; hac evel ma vez lavaret en fin an devez diouz an nôz abars ar c'housquet, pehini so un imaij eus ar maro, e deveus an Ilis choaset evit complidou ar salmou ar re gonvenapla hac ar re bropra da ober deomp laquat hon oll fiziançen Doue, ocaout recours d'he drugarez infinit, pehini a guemer ur sourci admirabl eus ar re en em laca dindan he brotection betec ar marn, eleac'h ma hor bezo ar brassa izom eus ar fiziançse; hac evelse an tri salm quenta eus a gomplidou ho deus ur vertuz particulier da zis-

taga hon affection diouz ar madou faus hac ar plijadurezou vean eus ar bed-ma, ha da staga hor c'halon ouz Doue, ha lacat enna hon oll fizianç. Leun int ivez a bedennou fervant evit touich calon Doue d'hor c'hemeret dindan he brotection a enep an oll adversourien eus hor silvidiguez, hac int c'hoaz leun a gonsolation evidomp, mar hon eus recours da Zoue a greis hor c'halon o lacat enna hon oll esperanç. Araoc ar salmou-ma eus a gomplidou, e roer ur guentel hac un avertissamant da veza vigilant da ziouall ouz an drouc speret pehini ne gousq morse-tnut oc'h hon tenti nôz deiz, hac e rer ur gonfession spirituel ouz Doue hac ouz ar sænt, pere a bedomp d'i ohteni deomp ar pardon eus ar pec'hejou hon eus grêt epad an deiz hac epad hor buez quer-couls, evit ma e finissimp en stad vad; hac e comsancer da guenta da c'houlen ar venediction a Zoue hac un nosvez a beoc'h hac a repos gant ar finvez eürus-se er fæçon-ma.

## Ar Venediction.

| | |
|---|---|
| ℣. Jube, Domne, benedicere. | ℣. Autrou Doue, plijet gueneoc'h reideomp ho penediction. |
| ℟. Noctem quietam et finem perfectum concedat nobis Dominus omnipotens. Amen. | ℟. Ra blijo gant an Autrou Doue oll-galloudec rei deomp un nosvez a beoc'h hac a repos, hac ur finvez eürus. Evelse bezet grêt. |
| *Capitulum.* | *Quentel vian eus a S. Per.* |
| FRatres, sobrii estote et vigilate, quia adversarius vester diabolus, tanquàm leo rugiens, circuit quærens quem devoret; cui resistite fortes in fide. Tu autem, Do- | VA breudeur ha va c'hoareset, bezit sobr hac eveziant d'en em ziouall; abalamour ma ema hoc'h adversour an drouc speret o rodal endro deoc'h evel ul leoun ravissant o clasq ho tevori: resistit outan eta gant ur fedgre ha ferm. Hoguen c'houi, va Doue, ho pêt truezouzomp. |

℟.

℟. Graçon da Zoue.

℣. Ra vezn hor sicour hac hor souten en hann hon Autron.

℟. Pehini en deveus grêt an eê hac an douar.

Hon Tad, etc.

mine, miserere nobis.

℟. Deo gratias.

℣. Adjutorium nostrum in nomine Domini.

℟. Qui fecit cœlum et terram. Pater noster, etc.

Var an ton : *Ousoc'h, va Doue, me gofessa.*

ME gofes gant ur guir regret
Ouz va Doue oll-galloudec
Hac ouz Mari bepret guerc'hes
Ha mam d'hor Salver assambles ;
Goude ouz sant Mikel arc'hel,
Ouz Ian ar precurseur santel,
Hac ouz an daou sant abostol,
Pilierou an Ilis, Per ha Paol ;
Ouspen ouz an oll sænt eürus,
Ouz an oll ælez glorius,
Hac ouzoc'h ive, va æl-mad ;
*En confession e leverrot evellen* :
Hac ouzoc'h-hu ive, va zad,
Rac ma'z on bet on den ingrad,
O pec'hi en lies fæçon,
Dre sonj, dre goms, dre action,
Hepquen sujet nemet va faut,
Va faut, ia va brassa faut.
Rac-se me supli Mam Jesus,
Sant Mikel an arc'hel eürus,
Hac ar sant bras Ian-Vadezour,
Ma plijo ganta ma sicour.
Me a bed an daou abostol
Sant Per hac he gonsort sant Paol,
An oll sænt, ha c'houi va æl mad,
*En confession e leverrot evellen* :
Hac an oll sænt, ha c'houi, va zad,
Da bidi Doue evidon ervad. Am.
Plijet gant Doue oll galloudus

CONfiteor Deo omnipotenti, beatæ Mariæ semper Virgini, beato Michaëli Archangelo, beato Joanni - Baptistæ, sanctis Apostolis Petro et Paulo, et omnibus Sanctis (et tibi, Pater), quia peccavi nimis cogitatione, verbo et opere : meâ culpâ, meâ culpâ, meâ maximâ culpâ. Ideò precor beatam Mariam semper Virginem, beatum Michaëlem Archangelum, beatum Joannem - Baptistam, sanctos apostolos Petrum et Paulum, et omnes sanctos (et te, Pater), orare pro me ad Dominum Deum nostrum. Amen.

Misereatur nostrî omnipotens Deus,

et, dimissis peccatis nostris, perducat nos ad vitam æternam. Amen.

Beza ouzomp trugarezus,
O pardoni deomp hor pec'het,
Evit hor c'hāç d'an eürusdet.
Evelse bezet grêt.

Indulgentiam, absolutionem et remissionem peccatorum nostrorum tribuat nobis omnipotens et misericors Dominus. Amen.

O va Doue oll-galloudus,
Hac hep muzur trugarezus,
Accordet deomp pec'herien
Induljanç, pardon, absolven.
Amen.

℣. Converte nos, Deus salutaris noster.

℟. Et averte iram tuam à nobis.

℣. Deus, in adjutorium meum intende.

℟. Domine, ad adjuvandum me festina.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in sæcula sæculorum.

Amen. Alleluia.

*Peautramant*, Laus tibi, Domine, rex æternæ gloriæ.

Hor c'honvertissit, va Doue,
Evit sauvetei hon ene;
Ha pa'z ê c'houi ê hor Salver,
Distroït divarnomp ho coler.

Bezit, va Doue, me ho ped,
Attantif d'am sicour buprei,
Autrou, plijet gueneoc'h hasta
Dont em izom d'am assista.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue ar Map
Ha d'ar Speret Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue

Ar c'hloar a so bet a viscoaz
Ra vezo rentet brema c'hoaz;
Hac ato ha da viviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.

Evelse, va Doue, bezet gret,
Ha ra vint trugarequeet;
Meulendi deoc'h, Autrou santel,
Ha Roue ar c'hloar eternel.

*Ar pevar Salm eus a Gomplidou a so lequeet oll var ton Guers ar Gunaneen.*

*Psalm.* 4.

Cum invocarem, exaudivit me Deus justitiæ meæ: in

Doue, sourcen a bep santelez
Hac hon rent sænt dre'r binijen,

En deveus gant cals a vadelez
Ma exaucet, pa her peden:
Ia, ve Doue, pa oan affijet,
D'ar poent ma velac'h enq varnon
C'houi hoc'h eus bet ma rejouisset
Ha franqueet oll var va c'halon.

tribulatione dilatasti mihi.

Continuit ato gouseoude,
O velet peguer frajil oun,
De gaout truez ouzin, ve Doue,
Ha da exauci va oræson:

Miserere meî: et exaudi orationem meam.

Pe vete queit e vezo ponner
Ho calon-hu, tud obstinet?
Petra ê dec'h-hu clasq ar guevier
Ha caret vaniteou ar bed?

Filii hominum usquequò gravi corde: utquid diligitis vanitatem, et quæritis mendacium?

Gouezit ervad e rent an Autrou
Admirabl nep a so santel,
Dre ma ro dezan cals a c'hraçou
Hac ur sicour continuel;
Er memes Autrou ec'h esperan,
O veza sur em exauço
Pa griien etrese-ac ennan,
Evel m'en deveus grêt ato.

Et scitote quoniam mirificavit Dominus sanctum suum: Dominus exaudiet me, cùm clamavero ad eum.

Ouzoc'h-hoc'h unan en em fachit
Abalamour d'ho pec'hejou,
Ha diouto en em divoazit
O caout recours d'ar remejou;
En ho calon grit reflexion
Var an droug hoc'h eus cometet,
Gant ur guir gueuz ha contrition,
Benmoz quent ma'z eo da gousquet.

Irascimini, et nolite peccare: quæ dicitis in cordibus vestris, in cubilibus vestris compungimini.

Offrit da Zoue ar sacrifiç
A binijen hac a œuvrou-mad,
Evit satisfia d'he justiç
Hac he renta deoc'h favorebl:
Liquit enna hoc'h oll esperanç,
Cals a lavar, ni n'hon eus quet
Guelet biscoas en esperianç

Sacrificate sacrificium justitiæ, et sperate in Domino: multi dicunt: Quis ostendit nobis bona?

Eua he vadou en hon andret.

Signatum est super nos lumen vultûs tui, Domine: dedisti lætitiam in corde meo.

Va Doue, pebez tevalijen,
Pebez dallentez a speret!
Rac eus ho pisaij ar sclerijen
A so varnomp-oll imprimet,
Pini certenamant a zisquez
Ez oc'h mad deomp en bep fæçon:
Dre guement-se c'houi hoc'h eua ivez
Roet d'in ur joa bras em c'halon.

A fructu frumenti, vini et olei sui: multiplicati sunt.

Ar re en em stag ouz ar bed-ma
Ne lequeont ho rejouissanç
Nemet er madou a so enna,
O clasq ho c'haout en abondanç;
Hoguen ar madou spirituel
Ha pinvidiguez an ene,
En a bourvaë ar re so fidel
Da glasq rouantelez an eê.

In pace in idipsum: dormiam et requiescam.

En desir-ae vezo e cousquin
Gant ur peoc'h bras a gonsianç;
Enoc'h, va Doue, en em reposin
Hac e liquin va oll fizianç:

Quoniam tu, Domine, singulariter in spe: constituisti me.

Abalamour m'hoc'h eua varentet
En ur fæçon particulier
Ferm enesperanç en hoc'h andret
Hep crena mu'guet ur pilier.

Gloria Patri, et Filio, etc.

Enor ha gloar d'an Tad eternel.

*Lennit ar rest er Salm diveza.*

*Psalm.* 30.

IN te, Domine, speravi, non confundar in æternum: in justitiâ tuâ libera me.

PA'zeo enoc'h em eua esperanç,
Na bermetit, va Doue, nepret
Em be ar vez hac an dismeganç
Da goueza gant an drouc speret;
Plijet gueneoc'h hervez ho justiç
Va dilivra diouz an danjer
Ma'z oun exposet dre ur valiç
A exerç ato em c'hêver

Iselaït ho scouarn divin
Da glevet ouz va fedennou :
Hastit affo caout truez ouzin
D'am zenna eus va chadennou :
Bezit d'in un Doue protectour,
Bezit va refuj assuret
A enep Satan hon adversour,
Ma vezin gueneoc'h sauveteet.
Choui eo va nerz ha va oll souten,
N'em eus recours nemet dec'h-hu,
Hepdoc'h oun trec'het neuse souden
O veza attaquet a bep-tu ;
Abalamour d'hoc'h hano santel,
C'houi a fournisso d'am ene
He magadurez spirituel,
Hac am c'haço varzu an eê.
C'houi am dilivro diouz al laçou
Ho deveus steignet d'in en cuz
An ærevent dre ho artifiçou
D'am distrei diouz hent ar vertuz ;
Pa'z ê dindan ho protection
Oun en em lequeet, va Autrou,
Na vanquit en nep occasion
D'am assista gant craçou.
Pa'z ê diouzoc'h-hu e tepandan
En peb fæçon, ô va Doue :
Gant hziang vras e recommandan
Etre ho taouarn va ene ;
Ho pêt niemor hoc'h eus va frenet,
Autrou, Doue a virionez,
Hac hoc'h eus alies va zennet
Eus a c'hriffou Satan ivez.
Enor ha gloar d'an Tad eternel, etc.

Inclina ad me aurem tuam : accelera ut eruas me.

Esto mihi in Deum protectorem et in domum refugii : ut salvum me facias.

Quoniam fortitudo mea et refugium meum es tu : et propter nomen tuum deduces me et enutries me.

Educes me de laqueo hoc quem absconderunt mihi : quoniam tu es protector meus.

In manus tuas commendo spiritum meum : redemisti me, Domine, Deus veritatis.

Gloria Patri, et Filio, etc.

## Psalm. 90.

Qui habitat in adjutorio Altissimi : in protectione Dei cœli commorabitur.

Dicet Domino susceptor meus es tu, et refugium meum : Deus meus sperabo in eum.

Quoniam ipse liberavit me de laqueo venantium : et à verbo aspero.

Scapulis suis obumbrabit tibi : et sub pennis ejus sperabis.

Scuto circumdabit te veritas ejus : non timebis à timore nocturno.

A sagittâ volante in die, à negotio perambulante in tenebris : ab incursu et dæmonio meridiano.

Cadent à latere tuo mille, et decem millia à dextris tuis : ad te autem non appropinquabit.

Verumtamen oculis tuis considera-

Nep a chom dindan an assistanç
Eus an Autrou an huela,
O lacât ennan he oll fizianç
Hac oc'h he garet dreist peb-tra;
Dindan he brotection divin
En em reposo fermamant,
Hep aon ebet rac an dud malin,
Na rac nep seurt goall dretamant.

Hardimant deza e lavaro :
Va refuj oc'h ha va Doue,
C'houi enho craç am diguemero,
Enoc'h-hu ec'h esperin-me ;
Rac c'houi hoc'h eus bet va dilivret,
Ha c'hoaz hep mar am dilivro
Diouz roejou an drouc-speret
Ha diouz peb-tra rust ha c'huero.

Piou-bennac eta en em ro
Da Zoue gant ur fizianç gre,
Etre he zivrec'h ho quemero
En disheol dindan he ascle ;
Hac o coloï gant he ziouasquel,
Evel ur iar he laboucet,
Evit ho tioual ouz ar sparfel
A glasq an eneou bepret.

Ar virionez euz he promessa,
Evel ur bodrier calet,
A lacaï deoc'h d'ho coarantissa
En dro, pa viot attaquet ;
N'ho pezo quet a leac'h da grena
Rac naouspet seurt tentation
A livr Satan d'ar re santela
Noz-deiz en peb occasion.

Meur a hini e vellot couezet
Gant an erouant a bep-tu,
O consanti, siouas! d'ar pec'het,

Mæs ne dostaï quet ouzoc'h-hu :
Gonde c'heaz e considerot
Ar fin eus hoc'h adversourien ,
Ha gant ho taoulagat e vellot
Punition ar bec'herien.

Abalamour m'hoc'h eus lavaret
C'houi, va Doue, ê va esperanç ,
Ha ma'zeo enna hoc'h eus choaset
Ho refuj hac hoc'h assuranç ;
An drouc ne zeui quet betec enoc'h
Ha gualen Doue n'ho scoï quet ,
Rac d'he Ælez en deus ac'hanoc'h
Ur sourci bras recommandet.

Deso en deveus gourc'hemennet
En hoc'h oll henchou ho tiouall ;
Etre ho daouarn e viot douguet ,
Gant aon na gouessac'h en nep goall ;
Var an aspic ha var ar serpant
Divlam ha dinoas e querzot ;
Al leon, an dragon p'en æronant
Dindan ho treid a vruzunot.

Rac ma en deus enon esperet ,
Eme Zoue , m'en dilivro ;
Ha rac ma en deus anavezet
Va hano sacr , m'en difenno ;
Crial a raï varzu-ac-enon ,
Hac en exaucin prontamant ;
Mar en deveus nep affliction ,
En em gafan ganta presant.

M'er aauveteo a bep danjer
Hac en ramplisao eus a c'hloar ,
Me rei ma vezo leun he amser
A veritou var an douar ;
Er fin me roï dezan da velet
Ar silvidiguez eternel ,

bis : et retributionem peccatorum videbis.

Quoniam tu es , Domine, spes mea : altissimum posuisti refugium tuum.

Non accedet ad te malum : et flagellum non appropinquabit tabernaculo tuo.

Quoniam Angelis suis mandavit de te ; ut custodiant te in omnibus viis tuis.

In manibus portabunt te : ne fortè offendas ad lapidem pedem tuum.

Super aspidem et basiliscum ambulabis : et conculcabis leonem et draconem.

Quoniam in me speravit , liberabo eum : protegam eum, quoniam cognóvit nomen meum

Clamabit ad me et ego exaudiam eum : cum ipso sum in tribulatione, eripiam eum et glorificabo eum.

Longitudine dierum replebo eum :

| | |
|---|---|
| et ostendem illi salutare meum. | Pe ar saler am eus destinet<br>En eên dezan goude mervel. |
| Gloria Patri, etc. | Enor ha gloar, etc. |

*Psalm.* 133.

*Ar Salmic bian-ma a dleit da lavaret gant un devotion vras, evit en em unissa gant an dud santel pere a so consacret da servij Doue, hac a vez oc'h he bidi hac oc'h he veuli epadan nôz evel ma reer er c'houenchou, hac evit en em renta mui a-se participant er pedennou hac er meuleudiou nôz se pere a reont da Zoue. e teu dre ar salm-ma da enori an dud santel-se, d'he bidi ha d'he veuli epad an nôz, pa na ellit quet hoc'h-unan chom var vale d'he ober.*

| | |
|---|---|
| ECcè nunc benedicite Dominum: omnes servi Domini. | MEulit oll an Autrou souveren<br>En stad presant m'en em guifit,<br>C'houi entrezoc'h he servijerien; |
| Qui statis in domo Domini: in atriis domûs Dei nostri. | Graçou dezan gant joa rentit,<br>C'houi pere a so ferm ha fidel<br>En servij an Autrou Doue,<br>Hac a chom en he Ilis santel<br>Devot dirac he vajeste. |
| In noctibus extollite manus vestras in sancta: et benedicite Dominum. | Evit he bidi devotamant<br>Hac he veuli epad an nôz,<br>Varzu he dempl savit humblamant,<br>Etrese an eê ho tiouvôz: |
| Benedicat tibi Dominus ex Sion: qui fecit cœlum et terram. | An Autrou ivez eus a Sion,<br>Crouer an eê hac an douar,<br>A roï deoc'h he venediction<br>Evid ho cundui d'he c'hloar. |
| Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto. | Enor ha gloar d'an Tad eternel,<br>Ha d'he Vap unic Doue ha den;<br>Ar memes gloar d'ar Speret-Santel,<br>Tri ferson en un Doue epquen: |

| | |
|---|---|
| Ar c'hloar a ŝoa er gommançamant | Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum. Amen. |
| Ha vezo brema c'hoaz rentet | |
| Hac ato hac eternelamant, | |
| D'an tri fersnn eus an Drindet. | |
| *Antifonen.* | *Antiphona.* |
| Autrou Doue, ho pêt truezozin, hac exaucit va oræson. | Miserere mei, Domine, et exaudi orationem meam. |

*Adalec Pasq bete an Drindet e lavarer an Ant. all-ma.*

| | |
|---|---|
| Meulet ra vezo Doue, meulet ra vezo Doue, meulet ra vezo Doue. | Alleluia, alleluia, alleluia. |

*An Hymn gant ar chabistr bian hac an* In manus, *lequeet oll en guers.* Var an ton : *Me ho salud, Merc'hed an Tad eternel.*

| | |
|---|---|
| ABars fin eus an devez hirio, Ni ho supli, Crouer quement tra so, | TE lucis antè terminum, Rerum creator, poscimus, |
| Da gaout bepret ar memes madelez | Ut solitâ clementiâ |
| D'hor c'honservi en peoc'h ha santelez. | Sis præsul ad custodiam. |
| Pellait diouzomp an illusionou, Hac eus an nôz peb seurt goall œuvrou, | Procul recedant somnia, Et noctium phantasmata, Hostemque nostrum |
| Hac arretit effort an droue speret, Na ve dreizan hor c'horfou corrompet. | comprime, Ne polluantur corpora. |
| Ni her goulen, ô Tad oll-galloudus! | Præsta, Pater omnipotens, Per Jesum-Christum Dominum, Qui tecum |
| Dre ar merit eus ho Map quer Jesus, | |
| A rên gueneoc'h en ur c'hloar eternel, | in perpetuum Regnat cum Sancto Spiritu. |
| Hac assambles gant ar Speret-Santel. Evelse bezet grêt. | Amen. |

*Chabistr bian, etc., var ar memes ton.*

| | |
|---|---|
| C'Honi, va Autrou, so en hor c'hreis ato, | TU autem in nobis es, Domi- |

| | |
|---|---|
| ne, et nomen sanctum tuum invocatum est super nos, *ne* derelinquas nos; Domine Deus noster. ℟. Deo gratias. | Ha varnomp eo invoquet hoc'h hano; Rac-se, va Doue, *n*'hon abandonnit quet. Graçou, va Doue, ra vezo deoc'h rentet. |
| ℟. In manus tuas, Domine,* commendo spiritum meum. *Bis.* | Pa'z omp prenet gueneoc'hbu, va Jesus, Dre ar pris bras eus ho coad precius, |
| ℣. Redemisti nos, Domine, Deus veritatis.* Commendo spiritum meum. | En ho taouarn, va Autrou, va Doue, Me recommand va c'horf ha va ene. |
| ℣. Custodi nos, Domine, ut pupillam oculi. | Plijet gueneoc'h eta, hon Antrou mad, Hor c'honservi evel map ho lagad |
| ℟. Sub umbrâ alarum tuarum protege nos. | Hac hon liquit dindan ho tiouasquel, En assurançato bete mervel. Amen. |

*En fin Complidou eo lequeet ar c'hantie saer a recitas an den just Simeon abars mervel, evit disqui deomp finissa hon dervez evel ma carremp finissa hor buez, pa'z eo ar c'housquet un imaij eus ar maro, ha pa na oar den, o vont da gousquet, hac en na vezo quet hennez an devez diveza eus he vuez. Ar c'hantie-ma da Simeon a so ama troet en guerz en ur fæçon convenabl d'ar gommunion, dre pehini e receomp en hor peultrin ar memes Jesus a oe recevet gant Simeon etre he zivrec'h, pa bronanças ar c'hantic-ma.* Var ton ar Gananeen.

| | |
|---|---|
| NUnc dimittis servum tuum, Domine: secundùm verbum tuum in pace. | BRema e list cntant, va Doue Da vont en peoc'h eus ar bed-ma Ho servijer indîn ma'z oun-me, *Ar Merc'hed a lavaro evellen.* |

Ho servijeres baour ma'z oun-me,
Hervez m'hoc'h eus grêt promessa,
Pa em eus bet an eur da velet
Gant va daoulagat an hini
Hoc'h eus var an douar digacet
Evit hor silvidiguez-ni.

Ar Salver ma hoc'h eus preparet
Hac exposet a vel d'an oll,
Evit ma teui bep pobl d'he garet
Ha d'he heul, na d'aïnt quet da goll :
Rac en ivez eo ar sclerijen
Da sclerrat an dud infidel
Pere a so en devalijen,
Ha gloar ho pobl a Israël

Enor ha gloar d'an Tad eternel,
Ha d'he Vap unic Doue ha den ;
Ar memes gloar d'ar Speret-Santel,
Tri ferson en un Doue epquen :
Ar gloar a ïoa er c'hommançamant
Ha vezo c'hoaz brema rentet,
Hac ato hac eternelamant,
D'an tri ferson eus an Drindet.

*Recommandation.*

AUtrou Doue, hor sauveteit
Queit ha ma vezimp en dihun ;
Diouz goall acridant hon dinuallit
Queit ha ma vezimp en hon hun,
Evit gant Jesus-Christ ma veillimp,
O veza en he c'hraç ato,
Ha ganta ive ma reposimp
En peoc'h en eê goude'r maro.

Quia viderunt oculi mei : salutare tuum.

Quod parâsti : antè faciem omnium populorum.

Lumen ad revelationem gentium : et gloriam plebis tuæ Israël.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Sicut erat in principio et nunc et semper, et in sæcula sæculorum.

Amen.

*Anitphona*

SAlva nos, Domine, vigilantes, custodi nos dormientes ; ut vigilemus cum Christo, et requiescamus in pace.

*Ar pedennou-ma varlerc'h ne vezont lavaret nemet pa ve lavaret ive ar gommemoration a so diaraoc abarz Complidou. Ar* Pater *hac ar* Gredo *a leverrot het-a-hed er pedennou-ma.*

PEDENNOU.

| Latin | Brezhoneg |
|---|---|
| KYrie, eleïson. Christe, eleïson. Kyrie, eleïson. | AUtrou Doue, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. |
| Pater noster, etc. Et ne nos inducas in tentationem. | Hon Tad, pehini so en eê, etc. Ha na bermetit quet e couezemp en tentation. |
| ℟. Sed libera nos à malo. | ℟. Mæs hon dilivrit diouz peb droug. |
| Credo in Deum, etc. Carnis resurrectionem. ℟. Vitam æternam. Amen. | Me a gred en Doue an Tad, etc. Resurrectinn a c'hic. ℟. Ar vuez eternel. Evellen bezet grêt. |
| ℣. Benedictus es, Domine, Deus patrum nostrorum. | ℣. Benniguet oc'h, Autrou, c'houi pehini eo Doue hon tadou. |
| ℟. Et laudabilis et gloriosus in sæcula. | ℟. Dîn oc'h da vera meulet ha glorifiet epad an eternite. |
| ℣. Benedicamus, Patrem et Filium cum Sancto Spiritu. | ℣. Bennigomp ha trugarecaomp an Tad, hac ar Map, hac ar Speret-Santel. |
| ℟. Laudemus et superexaltemus eum in sæcula | ℟. Rentomp deza meuleudi ha gloar dreist an oll epad an eternite. |
| ℣. Benedictus es, Domine, in firmamento cœli. | ℣. Benniguet oc'h, Autrou, er firmamant eus an eê. |
| ℟. Et laudabilis et gloriosus et superexaltatus in sæcula. | ℟. Hac ez oc'h dîn a veuleudi hac a c'hloar, hac a enor dreist an oll epad an eternite. |
| ℣. Benedicat et custodiat nos omni- | ℣. Ra vezimp benniguet ha conservet gant an Autrou ollgalloudec ha trugarezus. |
| | ℟. Evelse bezet grêt. |

℣. Autrou Doue, plijet gueneoc'h en nôz-ma,

℟. Hor preservi diouz pec'het.

℣. Ho pêt truez ouzomp, Autrou.

℟. Ho pêt truez ouzomp.

℣. Autrou Doue, usit a drugarez en hon andret.

℟. Hervez an esperanç hon eus lequeet enoc'h.

℣. Va Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

potens et misericors Dominus.

℟. Amen.

℣. Dignare, Domine, nocte istâ,

℟. Sine peccato nos costodire.

℣. Miserere nostrî, Domine.

℟. Miserere nostrî.

℣. Fiat misericordia tua, Domine, super nos.

℟. Quemadmodùm speravimus in te.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Pedomp Doue.*

AUtrou Doue, ni ho supli da visita an demeuranç-ma, ha da bellât diouti an oll finessaou malin eus hon adversour: grit ma chomo enni hoc'h Ælez santel evit hon diouall en peoc'h, ha ma vezo ive bepret ho penediction gueneomp. Dre hon Autrou J.-C., ho Map unic, pehini a vev hac a rên gueneoc'h ha gant ar Speret-Santel ur memes Doue da james. Evellen bezet grêt.

℣. Benediction d'an Autrou Doue. ℟. Graçou da Zoue.

℣. Ra vezimp benniguet ha conservet gant an Autrou oll-galloudec ha trugarezus, an Tad, ar Map hac ar Speret-Santel.

Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

VIsita, quæsumus, Domine, habitationem istam, et omnes insidias inimici ab eâ longè repelle: Angeli tui sancti habitent in eâ, qui nos in pace custodiant, et benedictio tua sit super nos semper. Per, etc.

℣. Benedicamus Domino.

℣. Benedicat et custodiat nos omnipotens et misericors Dominus, Pater, et Filius, et Spiritus Sanctus. Amen.

*Er fin Complidou, pe autramant er fin Gousperou e leverrot pe* Alma Redemptoris; *pe* Ave, Regina cœlorum; *pe* Regina cœli; *pe* Salve, Regina, *peb hini anezo d'an amser ma e lequeet ama varlerc'h aziouto. Mæs n'ho leverrot quet en fin Gousperou, mar livirit Complidou diouz-tu neuse souden.*

---

*Cantic var* Alma Redemptoris, *pehini a vez lavaret adalec commançamant an Azvent bete fin ar gouel eus ar Chandelour.* Var an ton gallec : *Venez, venez, Esprit Saint, dans nos cœurs.*

Alma Redemptoris Mater, quæ pervia cœli porta manes, et stella maris, succurre cadenti, surgere qui curat populo, tu quæ genuisti, naturâ mirante, tuum sanctum Genitorem; Virgo priùs ac posteriùs, Gabriëlis ab ore sumens illud ave, peccatorum miserere.

℣. Angelus Domini nuntiavit Mariæ.

℟. Et concepit de Spiritu Sancto.

O Mam santel ha pur d'hon Redamtor,
O dor an êe a chom bepret digor,
O stereden ens a vor ar bed ma,
Ni ho supli, hor selaouit brema.
Deut da sicour nep a zeu da goueza,
Hac en deus c'hoant da sevel en he sa,
C'houi pehini hoc'h eus bet anjandret
Dreist an natur nep en deus ho crouet.
Guerc'hes ato quent ha goude guenel,
Ni ofr deoc'h gant an Æl Gabriël
Ar salud bras, ma viot favorabl
En hon andret pec'herien miserabl.
Æl an Autrou da Vari a anonças
E vize Mam d'an hini he c'hrouas,
Ha dre'r vertu eus ar Speret-Santel
E concevas Map an Tad eternel.

*Pedomp Doue.*

AUrou Doue, ni ho ped da squilla ho craç en hon eneou, evit goude ma hon eus anavezet an incarnation eus ho Map quer J.-C. dre voyen an Æl pehini en deveus hi bet anoncet, ma vezimp ive dre voyen he bassion hac he groas cunduet d'ar c'hloar eus ar resurrection. Ar c'hraç-se a c'houlennomp ouzoc'h dre verit ar memes J.-C. hon Autrou.

Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

GRatiam tuam, quæsumus, Domine mentibus nostris infunde, ut qui, Angelo nuntiante, Christi Filii tui incarnationem cognovimus, per passionem ejus et crucem ad resurrectionis gloriam perducamur. Per.

*Eleac'h an oræson-ma* Gratiam tuam, *gant ar* ℣. Angelus Domini, *pehini so evit an Azvent epquen, e vez lavaret da Nedelec hac ac'hano d'ar Chandelour an oræson-all-ma gant ar* ℣. *ma en araoc.*

℣. Goude guenel, c'houi Guerc'hes benniguet, A so chomet pur ha divlam bepret:

℟. Evidomp-ni, Mam santel da Zoue, Intercedit dirac he vajeste.

℣. Post partum Virgo inviolata permansisti.

℟. Dei Genitrix, intercede pro nobis.

*Pedomp Doue.*

OVa Doue, c'houi pehini dre ar frouez e deveus douguet ar Verc'hes glorius Vari, hoc'h eus lequeet an dud ebars er guir da gaout ar recompanç eus ar silvidiguez eternel; grit, ni ho supli, ma santimp an effejou eus a intercession an hini dre pehini hon eus bet meritet receo an autor eus ar vuez, pehini e hon Autrou J.-C. ho Map unic.

Evellen bezet grêt.

*Oremus.*

DEus, qui salutis æternæ beatæ Mariæ Virginitate fœcundâ humano generi præmia præstitisti; tribue, quæsumus, ut ipsam pro nobis intercedere sentiamus, per quam meruimus auctorem vitæ suscipere Dominum nostrum, etc.

*Cantic var* Ave, Regina cœlorum *, pehini a vez lavaret adalec gouel ar Chandelour bete Pasq.* Var ton *ar Bassion nevez.*

Ave, Regina cœlorum; ave, Domina Angelorum; salve, Radix; salve, porta, ex quâ mundo lux est orta; gaude, Virgo gloriosa, super omnes speciosa; vale, o valdè decoet pro nobis Christum exora.

Ni ho salud, Rouanez an eêvou,
Ho pêt sourci eveus hon eneou;
Ni ho salud, itron an oll Ælez,
Oc'h implori bepret ho madelez.
Ni ho salud, ô grizien a vuez!
Ni ho salud, dor a silvidiguez,
P'eus a hini ec'h enevomp certen
Eo sortiet d'ar bed ar sclerijen.
Guerc'hes glorius, en em rejouissit,
Dre ho quenet an oll a dremenit;
O Guerc'hes gaër, pedit ho Map Jesus
Da veza ato ouzomp trugarezus.

℣. Dignare me laudare te, Virgo sacrata.

℟. Da mihi virtutem contrà hostes tuos.

O Guerc'hes sacr! evit ha na d'oun dîn,
Plijet gueneoc'h permeti m'ho meulin:
Roït vertuz d'in, evit dre ho moyen
Ma resistin ouz hoc'h adversourien.

*Oremus.*

Concede, misericors Deus, fragilitati nostræ præsidium, ut qui sanctæ Dei Genitricis memoriam agimus, intercessionis ejus auxilio à nostris iniqui-

*Pedomp Doue.*

Plijet gueneoc'h, o Doue trugarezus, rei deomp souten en hor frajilite, evit d'ar fin o celebri ar memor eus ar Vam santel da Zoue ho Map, ma savimp eus hor pec'hejou dre ar sicour eus he intercession. Ar c'hrac-se a c'hounlennomp digueneoc'h dre veritou

ar memes Jesus-Christ hon Autrou. Evelse bezet grêt.

tatibus resurgamus. Per eumdem, etc.

*Cantic var ar* Regina cœli, lætare, *pehini a vez lavaret adalec nosquent dissul Pasq bete nosquent dissul an Dreindet.* Var an ton gallec : *Reine des cieux, c'est aujourd hui la fête.*

ROuanez an eê, en em rejouissit,
Alleluia : meulomp Doue gant hi;
Nep m'az oc'h bet dîn d'he veza douguet,
Bervez he c'her a so ressuscitet.
O pebes joa d'ech-hu, Guerc'hes Vari,
Alleluia : ô pebes lit d'imp-ni!
O c'houi ervad en ressuscitet
En guirionez hon Autrou benniguet.
Santes Mari, grit ma ellimp ganta
Eus ar pec'het brema ressuscita,
Evit d'ar fin ma ellimp oll ivez
Querzet pelloc'h en ur vuez nevez.

Regina cœli, lætare, alleluia; quia quem meruisti portare, alleluia; resurrexit, sicut dixit, alleluia. Ora pro nobis Deum, alleluia.

℣. Gaude et lætare, Virgo Maria, alleluia.
℟. Quia surrexit Dominus verè, alleluia.

*Pedomp Doue.*

O Doue an Tad, pehini dre ar resurrection eus ho Map hon Autrou Jesus-Christ hoc'h eus deurvezet rejouissa ar bet; grit, ni ho supli, ma recevimp dre voyen he vam ar Verc'hes Vari, ar joa eus ar vuez eternel. Ar pez a c'houlennomp ouzoc'h dre veritou ar memes Jesus-Christ, etc.

*Oremus.*

DEus, qui per Resurrectionem Filii tui Domini nostri Jesu-Christi mundum lætificare dignatus es; præsta, quæsumus, ut per ejus genitricem Virginem Mariam, perpetuæ capiamus gaudia vitæ. Per.

*Cantic var* Salve, Regina, Mater, *pehini a vez lavaret adalec ar sadorn da bardaëz dirac dissulan Dreindet betec ar sadorn da bardaëz dirac ar sul quenta eus an Azvent.* Var an too diaraoc, *pe var* ton *an Tad Honore.*

SAlve, Regina, Mater misericordiæ; vita, dulcedo et spes nostra, salve. Ad te clamamus exules filii Evæ; ad te sospiramus, gementes et flentes in hâc lacrymarum valle. Eia ergò advocata nostra, illos tuos misericordes oculos ad nos cooverte; et Jesum benedictum fructum ventris tui nobis post hoc exilium ostende. O clemens! o pia! o dulcis Virgo Maria!

NI ho salud, Rouanez an Ælez,
Mam a druez, leun a bep madelez
Hon oll douçder, hor buez, hon esperaoç,
Ni ho salud gant peb seurt reveraoç.
Guerc'hes Vari, dec'h-hu eo em adressomp,
Hac ouzoc'h-hu a galon e criomp
Ni pere so banoisset er bed-ma,
Evel ma'z omp bugale da Eva.
C'houi eo ar but eus hon huanadou,
Dec'hu-hu e tenn hor gouelvan, hon daëlou,
C'houi eo a ra hon lanueoidigues
En draouien-ma leun a dristidiguez.
Rac-se pa'z oc'h hon alvocades guer,
Ha favorabl meurbet en hor c'hêver,
Plijet gueneoc'h distrei ho taoulagad
Ouzomp-ni oll o procuri hor mad.
Pa vezimp eat eus ar vuez presant
Goude ar fin eus hor bannissamant,
Grit ma velimp ar froez hoc'h eus douguet
En ho cof sacr, hor Salver benniguet.
Guerc'hes Vari, meurbet trugarezus,
O Guerc'hes douç, bepret carantezus!
Ni ho supli, clevit ouz hor peden,
Ha na zeut quet d'hon dilesel biquen.

Evidomp-ni, Mam santel da Zoue,
Ni ho supli, pedit he vajeste,
Ma vezimp dîn da receo ar graçou
Prometet d'omp gant Jesus hon Autrou.

*Pedomp Doue.*

NI ho supli, Doue an Tad oll-galloudec hac eternel, pehini dre operation ar Speret-Santel hoc'h eus preparet a c'horf hac an ene eus ar Verc'hes glorius Vari, evit ma veritse beza un demeuranç dîn da ziguemeret ho Map unic; roït deomp ar c'hraç dre intercession ar Vam drugarezus-ma, pe veus a hini ar memor a rejouis hor c'halon, ma vezimp dilivret diouz quement droug a so oc'h hor gourdrous hac oc'h hor pressi er bed-ma, ha diouz ar maro eternel er bed-hont. Ar pez a c'houlennomp digueneoc'h dre veritou ar memes Jesus-Christ hon Autrou. Evelse bezet grêt.

℣. Ora pro nobis, sancta Dei Genitrix.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

OMnipotens sempiterne Deus, qui gloriosæ Virginis Matris Mariæ corpus et animam, ut dignum Filii tui habitaculum effici mereretur, Spiritu Sancto cooperante, præparâsti; da ut cujus commemoratione lætamur, ejus piâ intercessione ab instantibus malis et à morte perpetuâ liberemur. Per.

*Goude* Alma Redemptoris, *pe* Ave, Regina cœlorum, *pe* Regina cœli, lætare, *pe* Salve, Regina, *peb-unan anezo d'he amser, e finissot Complidou ato dre ar* Pater, *an* Ave, *ar* Credo, *pere so lequeet ama ive en guers en ur guis all.*

---

CANTIC *var ar* Pater noster *hac an* Ave, Maria, *var an ton*, Me ho salud, Merc'h an Tad eternel.

PATER NOSTER, etc.

HOn Tad divin, pîni so en eêvou,
Plijet gueneoc'h clevet hor pedennou,
Gant ar bed oll ra vezo en peb bro

Santifiet ha meulet hoc'h hano.
  Ni ho supli, grit dre ho madelez
Ma teui souden deomp ho rouantelez ;
Ho polontez bezet accomplisset
Var an douar evel en eê bepret.
  Roït deomp hirio hor bara pemdeziec
Eus ho craçou, pa'z omp quen izomec ;
Hor pardonit, evel ma pardonomp,
Quement offanç na gaou so ouzomp.
  Na bermetit en nep occasion
E consantemp gant an dentation ;
Mæs diouz peb droug a gorf hac a ene
Hon dilivrit. Bezit grêt evelse.

AVE, MARIA, etc.

ME ho salud, Mari, gant reveranç,
  Leun oc'h a c'hraç gant peb seurt preferanç;
An Autrou bras a so gueneoc'h bepret,
Benniguet oc'h etre an oll merc'het.
  Benniguet eo ive ar froez divin
Hoc'h eus douguet en ho antraillou dîn,
Pehini eo Jesus Doue ha den,
Hon redamtor hac hor mæstr souveren.
  Santes Mari, pa'z oc'h Mam da Zoue,
Plijet gueneoc'h pidi he vajeste
Evidomp-ni entrezomp pec'herien
Brema hac en heur ar maro. Amen.

---

CANTIC *var ar* Credo in Deum, *var an ton gallec* :
  Accourez, Esprits purs, en rendez vos louanges:
  *pe* Va Jesus douç ha mat, etc.

ME gred en Doue an Tad, pehini en deus crouet
  An eê hac an douar dre ma'z ê oll-galloudec,
Hac en he Vap unic hon Autrou souveren,
So hanvet Jesus-Christ guir Doue ha guir den.
  Dre ar Speret-Santel eo ez ê bet concevet,
Gant ar Verc'hes Vari he vam ez ê bet ganet,
Ha dindan Ponç-Pilat goude gouzanvi ar vea

Da vervel en ur groaz, e oe lequeet er bez.
Da zilac an eneou el limbou e tisquennas,
Ha d'an trede devez a varo e ressuscitas :
Hac o veza pignet en eoun glorius
Ec'h asez en tu-deou d'he Dad oll-galloudus.
Pa finisso ar bed, e tisquenno ac'hano
Gant majeste da varn an oll quen beo quen maro :
Me gred ar Speret Glan, a so Doue ive
Gant an Tad hac ar Map, tri ferson en un Doue.
Me gred c'hoaz an Ilis catholic hor mam santel,
Hac ar gommunion eus ar gristenien fidel,
Eus an oll bec'hejou ar guir remission,
Hac a gorfou an dud ar resurrection.
Cridi a ran erfin e zeuaa peb droug ha tourmant,
Preparet d'an dud fall en tân eternellamant.
Hac ez eus er c'hontrol evit an dud santel
Preparet peb seurt mad er vuez eternel. Amen.

*Er fæçon diaraoc e leverrot ho Complidou epad ar bloas, exceptet da Basq; rac adalec dissul Pasq bete dissadorn ar C'hasimodo e leverrot enfin ar salm diveza eus a Gomplidou, peder gueich an* Alleluia, meulet ra vezo Doue; *ha goude-se o lesel an* Hymn Te lucis ante terminum, *ar chabistr bian hac an* In manus *hep ho lavaret, e teuot da gantic Simeon, en fin pehini e leverrot an Antifonen pe ar Recommandation-ma.*

| | |
|---|---|
| He-ma eo an deiz pehini En deveus grêt hon Autrou-ni ; En em rejouissomp enna, O veuli Doue gant hor joa. | Hæc dies quam fecit Dominus : exultemus et lætemur in eâ. |

*Neuse e leverrot an Oræson* Visita, quæsumus , *hac ar rest eveî ma è merquet ama nao bajen diaraoc.*

## INSTRUCTION EVIT AR GOUSPEROU
### COMMUN EUS AR SÆNT,

GOueliou ar sænt eo an deiziou pere a so consacret da Zoue gant an Ilis en memor hac en enor

d'ar sænt. Intantion an Ilis er goueliou-ma eo trugarecât Doue eus ar graçou en deveus grêt d'ar sænt ha d'he Ilis dre ho moyen, ha proposi deomp en personaij ar sænt exemplou da imita, hac intercessouret da invoqui, oc'h en em adressi dezo a galon.

Ar sænt pe veus a re e teu an Ilis da celebri ar gouelion varlerc'h gouelion ar Verc'hes sacr mam da Zoue ha re an Æliez eürus, eo particulieramant : 1. sant Ian-Vadezour ; 2. an Ebestel hac an Evangelistet santel ; 3. ar Verzerien eürus ; 4. ar sænt Confessouret quen ar re so bet Esqueb quen ar re ne d'int quet ; 5. ar Guerc'heset santel ; 6. ar Graguez pe an Intaveset pe ar Beuitanteset eürus. Ajouti a ran da seizvet, gouel an Dedi pe an Dedicaç eus a un ilis bennac.

Ar gouelion-ma'ta, particulieramant ar re so berzet, ho deveus, eouls hac ar solenniteou all, daou re Gousperou, pere n'ho deveus quet ato ar memes salmou. En ho Gousperou quenta, pere a vez lavaret nosquent an deiz eus ho gouelion, e vez lavaret ato ar pevar salm quenta eus a Gousperou ar Sul, ha d'ar pempet ar salm bian, *Laudate Dominum : Meulit an Autrou benniguet*, pehini so eno verlerc'h.

Mar gu'erru'ta ur gouel doubl bennac erguis-se hac e ve grêt an ofiç anezan da lun, e leverrot d'ar sul ar Gousperou ar pemp salm am eus lavaret ama brema, gant an hymn hac an oræson a vezo propr d'ar gouelse, hac agueffot ama varlerc'h dionz renq ; mæs neuse goude oræson ar gouel e leverrot ive oræson ar sul pehini a gueffot tu-ma diaraoc etouez oræsonou an oll sulion eus ar bloaz, hac e finissot ar rest evel ma ê merquet araoc. Complidou ar Sul, varlerc'h ar Gommemorationou commun. Evit Gousperou ar Verc'hes hac ar sænteset ha Gousperou an Dedi, e vez lavaret ivez hac er re guenta hac en eil-re anezo ar memes salmou pere am eus merquet evito eu ho flaç hac en ho renq.

An eil-re Gousperou eus ar sænt eo re a vez lava-

ret d'an deiz memes eus ho gouel ; hac ar re-se eo am eus brema da lacât deoc'h ama varlerc'h evit peb seurt sent.

## GOUSPEROU AN EBESTEL.

***Instruction evit an Ebestel hac an Evangelistet santel.***

AN ebestel eo ar re pere en deveus bet choaset J.-C. evit ho c'haç dre ar bed universel da brezec an Aviel ha da gonvertissa an dud. An evangelistet santel eo ar re pere ho deus scrifet an Aviel pe an histor a vuez J.-C. Evit heul intantion an Ilis da vouelîou an ebestel hac an evangelistet, e rencomp : 1. trugarecaat Doue da veza grêt deomp anaout ar virionez dre ho moyen ; 2. he bidi da rei deomp ar c'hraç da chom ferm er feiz hac er greden pehini ho deveus annoncet ; 3. goulen outan pastoret pere ho deffe ar speret fervant eus an ebestel ; 4. ober pedennou evit ao Ilis pe veus a hini ê bet fondatoret an ebestel, hac evit ar bastoret ive pere so oc'h he gouarn ; ha d'ar pempet, goulen ouz an ebestel memes evit ar sujet-se ho intercession dirac Doue. Gant ao intantionou-se'ta e leverrot ho Gousperou er fæçon-ma.

*Lavaret gueneoc'h devotamant ar* Pater, *an* Ave, *ha* Deus, in adjutorium, *evel en commançamant Gousperou ar Sul, e recitot ar pemp Salm-ma.*

*Ar c'henta Salm*, Dixit Dominus ( Doue en deveus lavaret ), *pehini a gueffot en Gousperou ar Sul.*

*An eil Salm* Laudate, pueri ( Meulit an Autrou souveren ), *pehini a guffot eno ive.*

*An trede Salm* Credidi, propter quod ( O va Doue, o cridi enoc'h ), *pehini a gueffot eno ive.*

*Psalm.* 125

*Ar pevare Salm* In convertendo Dominus, *eo he-ma so ama, en pehini e comser eus ar gaptivite a vobl Sion pe Jerusalem, pehini so un imaij eus ar gaptivite ma couezomp enni dre ar pec'het, hac eus an hini ma emaomp er vuez presunt.*

*Er Salm-ma eo exprimet ive ar joa hac an admiration eus an eneou mad goude ma vezont diliveret eus ar gaptivite-se dre c'hraç Doue, hac en desir pehini ho deveus da veza diliveret antieramant dious ar gaptivite eus ar vuez-ma da vont da jouissa eus ar vuez eürus.* Var ton guers santes Barba. *Ar salm-ma so en ur fæçon-all en Ofiç an Hano a Vari,* er bajen 43.

IN convertendo Dominus captivitatem Sion : facti sumus sicut consolati.

O Pebez consolation
Deomp-ni entrezomp pobl Sion !
Goude beza dre c'hraç Doue
Tennit eus hor c'haptivite.

Tunc repletum est gaudio os nostrum : et lingua nostra exultatione.

Neuse hor c'halonou a ioa
Rejouisset oll gant ar joa ;
Hor guenou leun a ganticou
A veule Doue hon Autrou.

Tunc dicent inter gentes : Magnificavit Dominus facere cum eis.

Lavaret a raï tud ar bed
Gant hon dilivranç estonet :
Ha c'houi vel pegner bras faver
En deus grêt Doue en hoc'hêver?

Magnificavit Dominus facere nobiscum : facti sumus lætantes.

Ia, guir en deveus grêt
Doue traou bras en hon andret :
Chetu petra en deus ive
Roet quement a joa d'hon ene.

Converte, Domine, captivitatem nostram : sicut torrens in austro.

Echuit, va Doue, hon tenna
Diouz captivite ar bed-ma,
Ma vezimp peur-rejouisset
O veza peur-gonvertisset.

Qui seminant in lacrymis : in exultatione metent.

Ar re so oc'h hada en daëlou
Ar greun mad eus ho meritou,
O eost gant joa bras, pa varfint,
A vedint hac a zestumint.

Euntes ibant et flebant : mittentes semina sua.

O vont ama dre an hent moan
En creis ar goëlvan hac ar boan,
O guelet eus ho œuvrou mad
O strinca an douar an had.

Mæs

Mæs o tont gant rejouissanç
D'ho bro, e touguint abondanç
A frôez eus ho fatiantet,
Hac eus ar pez ho deus hadet.

Venientes autem venient cum exultatione: portantes manipulos suos.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret-Santel ive,
Tri ferson distinc en un Doue.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto.

Ar c'hloar a so bet a viscoaz
Ra vezo rentet brema c'hoaz,
Hac ato ha da virviquen,
D'an Drindet en un Doue apquen. Evelse bezet grêt.

Sicut erat in principio, et nunc et semper: et in sæcula sæculorum. Amen.

## *Psalm.* 138.

*Ar pempet Salm* Domine, probâsti me, *eleac'h ma'z eo represantet penaus Doue a ene oll betec an traou secreta; hac evelse e varno en dud diouz an anaoudeguez barfet-se pehini en deveus eus a guement a reont, a leverront hac a sonjont, hac ho recompanso pe ho funisso hervez ma veritont; ha penaus erfin e ranquer pellât diouz ar re vechant.*

Var ton: *Considerit piz, a Christen!*

C'Houi m'ene, va Autrou divin,
C'houi a laca evez ouzin,
Hac a bep stad eus va buez
Hoc'h eus ur guir anaoudeguez.

Domine, probâsti me et cognovisti me: tu cognovisti sessionem meam et resurrectionem meam.

C'houi a vel quement sonjeson
A vez en gouelet va c'halon;
C'houi a sell piz ouz va benchou,
Hac a remerq va desseinou.

Intellexisti cogitationes meas de longè: semitam meam et funiculum meum investigâsti.

C'houi dre avanç a gonsider
Quement a fell d'in da ober,
Hac a entent va oll gomsou
Quent ma sortiont a ma guenou.
Peb tra hoc'h eus anavezet,

Et omnes vias meas prævidisti; quia

Ee

non est sermo in linguâ meâ.

Eccè, Domine, tu cognovisti omnia novissima et antiqua: tu formâsti me, et posuisti super me manum tuam.

Mirabilis facta est scientia tua ex me: confortata est, et non potero ad eam.

Quò ibo à spiritu tuo: et quò à facie tuâ fugiam?

Si ascendero in cœlum, tu illic es: si descendero in infernum, ades.

Si sumpsero pennas meas diluculò: et habitavero in extremis maris.

Etenim illùc manus tua deducet me: et tenebit me dextera tua.

Et dixi: Forsitàn tenebræ conculcabunt me: et nox illuminatio mea in deliciis meis.

Quia tenebræ non obscurabuntur à te, et nox sicut diea illumioabitur:

Quen da c'hoarvout, quen
c'hoarvezet;
C'houi hoc'h eus ma furmet, va
Doue,
Hac am c'honserv bepret ive.

En so admirabl ho squiant!
Dreist oun ema infinimant;
Impossubl ve d'in he c'hompren
Gant quement m'e c'bonsidereo.

Ne ouffen mont en nep andret
D'en em guzet ouz ho speret;
Na oe ouffen mont en nep plaç
Da dec'het a zirac ho faç.

Mar deuan da bignat en êvou,
Chetu c'houi eno, va Autrou;
Hac en ifern mar disquennan,
Emaoc'h ive presant ennan.

Mar nijan pell da oriant,
Pe dreist ar mor da occidant,
Ho torn dî vezo am c'haço,
Hac ho preac'h vezo am delc'ho.

Hac e lavaren: Martese
An devalijen am c'huze;
Mæs dirazoc'h ao nôz ivez
Em oll blijadur am disquez.

Rac dec'h-hu an devalijen
A so evel ar sclerijen;
An nôz evidoc'h a so reiz
Queracler evel ma'z ê an deiz.

C'houi eo ar mæstr eus va
c'haloun,
Evel hoc'h ouvraij dec'h-hu oun;
Hac evel ma oun concevet
C'houi hoc'h eus bet va recevet.

Me ho meulo'ta, va C'hroueur,
Pa'z eo quen terrubl ho cran-
deur:
Hoc'h ouvraijou so admirabl,

Ha ya ene her goar erfad.
Va esquern ne d'int quet cuzet
Ouzoc'h-hu p'hoc'heus hi furmet;
Quement ma'z oun a velit splam :
P'hnc'h ens ma grêt en cofva mam.
C'houi'm guelet pa oan imparfet ;
En ho levr eo an oll scrifet :
Bemdez forz-tud en em furmo,
Ha tout ez int acrifet eno.
Va Doue, me guef enoi et
Guenec'h-hu hoc'h oll mignonet,
Oc'h ho renta quer puissant
Evit tree'hi ar re vechant.
Mui so aneao, m'ho c'honten,
Eguet na deus a c'hrouanen :
D'ho imita oun bet savet,
Hac oun gueneoc'h eo em gafet.
Mar distrujit ar bec'herien,
Pere so deoc'h adversourien :
Va Doue, ma fellaït diouto,
Gant aon na berissen ganto.
En ho speret e leveront,
D'ar re just, p'ho c'honsideront :
Caër ho deus reçeo graç Doue,
Ni ho surpreno cousconde.
Va Doue, ne gassean-me quet
Nep ho cassea ive bepret ?
Gant an anvi e tisec'hen
O velet hoc'h adversourien.
Ur gassoni just ha parfet
Am boa outo, dre ho caret ;
O cassat ho viçou hepquen,
Hac ez oant d'in adversourien.
Va Doue, amprouit ac'hanon
Ha sonjit gonelet va c'halon :
M'ho supli, ma examinit,

sicut tenebræ ejus, ita et lumen ejus.

Quia tu possedisti renes meos : suscepisti me de utero matris meæ

Confitebor tibi, quia terribiliter magnificatus es : mirabilia opera tua et anima mea cognoscit nimìs.

Non est occultatum os meum à te, quod fecisti in occulto : et substantia mea in inferioribus terræ.

Imperfectum meum viderunt oculi tui, et in libro tuo omnes scribentur : dies formabuntur, et nemo in eia.

Mihi autem nimis honorificati sunt amici tui, Deus : nimìs confortatus est principatus eorum.

Dinumerabo eos et super arenam multiplicabuntur : exurrexi, et adhùc sum tecum.

Si occideris, Deus, peccatores : viri san-

| | |
|---|---|
| guinum declinate à me. | Ha va henchou anavezit. Guelit ha me so angajet |
| Quia dicitis in cogitatione: Accipient in vanitate civitates tuas. | En hent mechant eus ar pec'het, Ha ma c'hunduit en hent santel Da vont d'ar vuez eternel. Enor ha gloar, etc. |

Nonne qui oderunt te, Domine, oderam : et super inimicos tuos tabescebam.

Perfecto odio oderam illos : et inimici facti sunt mihi.

Proba me, Deus, et scito cor meum : interroga me, et cognosce semitas meas.

Et vide si via iniquitatis in me est : et deduc me in viâ æternâ. Gloria Patri, etc.

| *Capitulum.* | *Chabistr bian.* Ephes. 2. |
|---|---|
| Fratres, jam non estis hospites et advenæ; sed estis cives sanctorum, et domestici Dei, superædificati super fundamentum apostolorum et prophetarum, ipso summo angulari lapide Christo Jesu. | Va breudeur (ha va c'hoarezet) n'edoc'h mui estranjourien ha tud a ziaveas; mæs bourc'hisien oc'h eus ar guear ar sænt, ha domestiquet eus a di Zoue, o veza un edifiç nevez batisset var an fond ens an ebestel, hac eus ar brofedet, eleac'h ma'z eo Jesus-Christ he-unan ar c'henta mean-corn. |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Doue ra vezo meulet ha trugarequeet. |

*Hymn d'an Ebestel*, var an ton Latin.

| | |
|---|---|
| Exultet cœlum laudibus, resultet terra gaudiis: apostolorum gloriam sacra canunt solemnia. | Ra zeui an eê hac an douar Da gana meuleudi ha gloar, Gant ur joa bras d'an ebestel En deiz hirio quer solennel. |
| Vos sæcli justi judices, et vera mundi lumina, votis | Dec'h-hu pere so var ar bed Barnerien just etablisset, Hac a ro dezan sclerijen, Eo ec'h adressomp hor peden. Pa'z ê ho coms-hu aser clos, |

Hac a zigor ar barados,
Dre ho courc'hemen, ni ho ped,
Hon dilivrit a bep pec'het.

C'houi pere a rent ar iec'het
Hac a chasse peb seurt clenvet,
Hor grit salo diouz ar viçou,
Ha rentit deomp ar vertuziou.

Evit pa erruo hor barner
Jesus-Christ en fin an amser,
Ma roï deomp ar joa eternel
En ho compagnunez santel.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Ar memes gloar da Zoue he Vap,
Ha d'ar Speret-Santel ive,
Breman hac en eternite.

Evelse bezet grêt.

℣. An ebestel ho deveus annoncet œuvrou Doue.

℟. Hac ho deveus comprenet an traou en deveus grêt.

*Antifonen d'ar* Magnificat.

Bezit cre ha ferm er brezel ouz adversourien hoc'h ene, ha combatit gant couraij ouz ar serpant ancien an erouant, evit ma recelfot ar recompanç eus ar rouantelez eternel gant an ebestel. Meulet ra vezo Doue.

precamur cordium, audite preces supplicum.

Qui cœlum verbo clauditis, serasque ejus solvitis, nos à peccatis omnibus, solvite jussu, quæsumus.

Quorum præcepto subditur salus et languor omnium; sanate ægros moribus, nos reddentes virtutibus.

Ut, cùm Judex advenerit Christus in fine sæculi, nos sempiterni gaudii faciat esse compotes.

Deo Patri sit gloria, ejusque soli Filio, cum Spiritu Paracleto, et nunc et in perpetuum. Am.

℣. Annuntiaverunt opera Dei.

℟. Et facta ejus intellexerunt.

*Ant.* Estote fortes in bello, et pugnate cum antiquo serpente, et accipietis regnum æternum. Alleluia.

*Adalec Pasq betec ar Pantecost, elec'h ar Chabistr bian, an Hymn, ar Verset hac an Antifonen a so diarcoc, e leverrot ar re so ama varlerc'h, da ousout eo, da vouel S. Marc, da vouel S. Philip ha Iacob, ha da vouel S. Ian-Porte-Latin*, er 6 a Vaë.

*Chabistr bian.*

Ar re just a savo gant ur fer-

*Capit.*

Stabunt justi in

magnâ constantiâ adversùs eos qui se angustiaverunt et qui abstulerunt labores eorum.

℟. Deo gratias.

*Hymnus.*

TRistes erant Apostoli de necc aui Domini, quem morte crudelissimâ servi damnârant impii.

Sermone blando Angelus prædixit mulieribus: in Galilæâ Dominus videndus est quamociùs.

Illæ dùm pergunt concitæ Apostolis hoc dicere, videntes eum vivere, Christi tenent vestigia.

Quo agnito, discipuli in Galilæam properè pergunt videre faciem desideratam Domini.

Gloria tibi, Domine, qui surrexisti à mortuis, cum Patre et Sancto Spiritu, in sempiterna sæcula. Amen.

℣. Pretiosa in conspectu Domini, alleluia.

mete vraa a enep ar re pere ho devezo grêt anquen dezn, hac ho devezo bet lamet ho foan hac ho gounidiguez diganto.

℟. Graçou da Zoue.

*An Hymn* var an ton Latin.

TRist oa meurbet an ebestel
Var sujet ho Autrou santel,
Lequeet gant tud fall d'ar maro
Dre gals a dourmanchou garo.

Mæs un Æl a rejouissas
Ar merc'hed, pa ho avertissas:
Guelet a reot sur bep dale
An Autrou eat en Galilee.

O tigaç ar c'helou laouen
D'an ebestel neuse souden,
Jesus en buez a velsont,
Ha d'he dreid sacr en em atrincsont.

An disquibien avertisset
Da C'halilee a ieas presset,
Gant c'hoant da velet he visaij
Ha da renta dezan homaij.

Dec'h-hu, hon Autrou benniguet,
So a varo ressuscitet,
D'ho Tad ha d'ar Speret-Santel
Ra vezo ur c'hloar eternel.

Evelse bezet grêt.

℣. Precius eo dirac an Autrou, meulet ra vezo Doue.

℟. Ar maro eus he sænt, meulet ra vezo Doue.

*Ant. d'ar* Magnif. Sænt ha re just, en em rejouissit en Autrou, meulet ra vezo Doue: c'houi a so choaset gant Doue da veza heritaij dezan, meulet ra vezo Doue.

℟. Mors Sanctorum ejus, alleluia.
*Ant.* Sancti et justi, in Domino gaudete, alleluia.
Vos elegit Deus in hæreditatem sibi, alleluia.

*Brema e leverrot an Oræson pehini so propr evit peb-unan eus a vouelieu an Ebestel, hac a gueffot tuma varlerc'h en renq an Oræsonou propr evit peb gouel notabl, o vont diouz peb mis. Ha goude e finissot ho Gousperou eguis ma ê merquet en fin ar Gommemorationou commun a so araoc Complidou ar Sul.*

*Remerquit amapenaus, mar en em ranconnt ar Sul hac ar gouel da ur memes deiz, pe autramant deizouc'h deiz, e leverrot Gousperou ar gouel eleac'h hini ar sul; ha neuse goude Oræson ar gouel e leverrot ive Oræson ar sul, pehini a gueffot en renq Oræsonou ar Suliou. Ha quement-ma a heuliot ato pa erruo gouel doubl ebet erguis-se en quenver Sul.*

## GOUSPEROU AR VERZERIEN.

### Instruction evit ar verzerien.

AR sænt, pere so galvet Merzerien, eo ar re pere a so bet lequeet d'ar maro evit difen caus Jesus-Christ, ha generalamant evit souten ar virionez ha quement a aparchant ouz ar feiz hac ar religion. Hac e lleomp d'ho goueliou: 1. trugarecaat Doue ens ar gourraj hac ens ar recompanç en deveus roet dezo; ha 2. goulen ar memes graç evidomp-hon-unan dre ho intercession, evit ma trec'himp adversourien hor silvidiguez gant courraj diouz an exempl anezo.

Ar Salmou eta eus a C'housperou ar Verzerien, evel sant Laurançe re-all, eo ar pevar salm guenta eus a C'housperou ar Sul. Hac evit pempet salm, eleac'h *In exitu Israël*, e quemerot *Credidi, propter quod* (O Va Doue, o'cridi enoc'h), pehini a gueffot p. 385. Eghuet guenteoc'h ar salmou-se, e leverrot ar chabistr bian-ma.

*Capitulum.*

Beatus vir qui suffert tentationem, quoniam, cùm probatus fuerit, accipiet coronam vitæ quam repromisit Deus diligentibus se.

℟. Deo gratias.

*Chabistr bian evit ur Merzer.*

Eurus eo an den a soufr gant patiantet abalamour da Zoue an dentationou, ar poamou hac an aflictionou eus ar vuez-ma, rac o veza erguis-se approuvet er vertuz hac er fidelite da Zoue, e receo diganta ar gurunen eus ar vuez eternel, pehini eo deveus prometet da nep er c'har.

℟. Graçou da Zoue.

*Hymn evit gouel ur Merzer epquen, evel sant Stephan, pe sant Laurançr*; var an ton latin.

Deus, tuorum militum sors et corona, præmium, laudes canentes martyris absolve nexu criminis.

Hic nempè mundi gaudia, et blandimenta noxia caduca ritè deputans, pervenit ad cœlestia.

Pœnas cucurrit fortiter, et sustulit viriliter, fundensque pro te sanguinem, æterna dona possidet.

Ob hoc precatu supplici, te poscimus, piissime, in hoc triumpho mar-

Ma Doue, so d'ho merzerien,
Heritaij, pris ha curunen,
Pardonnit hor c'hrimou deompni
A gan d'ho merzer meuleudi.

He-man, o veza disprijet
Oll joa ha plijadur ar bed,
Pere so noasus d'hon ene,
So brema erruet en eê.

D'ar poaniou en deus bet redet,
Gant couraij en deus hi souffret:
O squilla evidoc'h he c'hoad
En deus bet ar c'hloar evit mad.

Ni ho supli dre ho touçder
En triomph ma eus ho merzer,
Pardonit deomp hon offançou,
Ha roït deomp ho craçou.

Gloar ato d'an Tad eternel,
D'ar Map ha d'ar Speret-Santel,
Tri ferson en un Doue epquen,
Eus a vrema da viviquen.

Evelse bezet grêt.

℣. Pedit evidomp, Autrou sant (*N*).

℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou Jesus-Christ.

*Hanvit ar sant en plaç an* N *ma.*

tyris, dimitte noxam servulis.

Laus et perennis gloria Deo Patri et Filio, Sancto simul Paracleto in sempiterna sæcula. Amen.

℣. Ora pro nobis, sancte (*N.*)

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*D'ar* Magnificat, *Antifonen.*

Plou-bennac a fell dezan (eme hor Salver) dont var ma lerc'h-me, renoncet dezan he-unan, ha douguet he groas, ha ma heuliet.

*Antiphona*

Qui vult venire post me, abneget semetipsum, et tollat crucem suam, et sequatur me.

*Mar en deveus ar sant un oræson brepr, e c'heffot tu-ma varlerc'h er mis ma ema he vouel.*

*Pedomp Doue.*

O Doue oll-galloudec, ni ho suppli, evel ma solennisomp hirio ar gouel eus ho Merzer sant (*N*) da rei deomp dre voyen he intercession ar c'hraç da grisqui ha da greaat en ho carantez. Ar peza c'houlennomp ouzoc'h dre verit hon Autrou Jesus Christ ho Map quer, etc.

*Oremus.*

Præsta, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui beati (*N*) Martyris tui natalitia colimus, intercessione ejus in tui nominis amore roboremur. Per.

*Ar rest e finissot evel ma è merquet araoc Complidou ar Sul.*

*Mar be gouel da gals a Verzerien assambles, evel ma ve gouel ar seiz sant en Brest, pe gouel sant Fabien ha sant Sebastien; e leverrot goude ar memes salmou ar pez a velit ama varlerc'h, eleac'h ar pez a sa diaraoc.*

*Ch. bian evit cals a Verzerien.*

ENeou ar sænt a so etre daouarn Doue, ha ne doucho quet

*Capitulum.*

JUstorum animæ in manu Dei

sunt, et non tanget illos tormentum mortis. Visi sunt oculis insipientium mori, illi autem sunt in pace. ℟. Deo gratias.

outo an tourmant ens ar maro. Seblantout a ra da zaoulagat an dudsot hoguelent o vervel, mæs emaint en peoc'h couscoude.

℟. Graçou da Zou.

*Hymn da gals a Verzerien assambles.* Var an ear : *Nous ne trouvons en terre que douleurs et ennuis.*

SAnctorum meritis inclyta gaudia pangamus, socii, gestaque fortia; nam gliscit animus promere cantibus victorum genus optimum.

Hi sunt quos retinens mundus inhorruit, ipsum nam sterili flore peraridum, sprevêre penitùs, teque secuti sunt, Jeau, rex bone, cœlitùs.

Hi pro te furias atque ferocia calcârunt hominum, sævaque verbera; cessit his lacerans fortiter ungula, nec carpsit penetralia.

Cæduntur gladiis, more bidantium; non murmur resonat, non querimonia, sed corde taci-

UNissomp hor mouezïou
Da gana an eürusdet,
Ho deus dre ho meritou
Ar sænt acquiaitet:
Rac meuli ar verzerien
Em c'halon am eus c'hoant,
P'ho deus ho adversourien
Trec'het gloriusamant.

Ar bed andr'edont enna
En eus horrol outo,
Rac ma renoncent deza
Gant disprijanç ato;
Ur vezen seac'h er c'hafent
Gant bleun hep frôez ebet,
Ha c'houi Jesus a heulient
Evel ho Roue bepret.

Dindan ho zreid e foulent
Evidoc'h ar poaniou,
Ha gant couraij e soufrent
A bep seurt tourmanchou;
Gant cribou houarn e vese
Ho c'hroc'hen diapennet,
Mæs ne reant var ho ene
Impression ebet.

En guia denvet egarad
E vezent tremenet
Dra'r c'hleze gant tud ingrad,
Ha n'en em glement quet;

O soufr gant patiantet,
Hac hep lavaret guer,
Gant ur galon assuret
E c'hortoent ho saler.
Hac en so teod na mouez
Hac ouffe lavaret
Petra hoc'h eus dezo ivez
A saler preparet!
Rux gant ho goad bet squillet
Evidoc'h er bed-ma,
Emaïnt en eê curunet
Gant ur c'hloar vras brema.
O Treindet sacr, tri ferson
En un Doue, ni ho ped,
Hor goalc'hit en peb fæçon
Diouz noaz ha diouz pec'het,
Ha roït d'ho servijerien
Ar peoc'h gant ho craçou,
Ma'z aïnip gant ho merzerien
D'ho meuli en eêvou.
Evelse bezet grêt.

℣. Pedit evidomp, merzerien santel (N.)

*Hanvit ar sænt en plaç an N.*

℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus ar bromessaou Jesus-Christ.

to mens benè conscia conservat patientiam.

Quæ vox, quæ poterit lingua retexere, quæ tu martyribus munera præparas, rubri nam fluido sanguine laureis ditantur benè fulgidis.

Te, summa Deitas unaque, poscimus, ut culpas abluas, noxia subtrahas, des pacem famulis, nos quoque gloriam per cuncta tibi sæcula.

Amen.

℣. Orate pro nobis, sancti Martyres (*N.*)

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*D'ar* Magnificat, *Antifonen.*

ENeou ar sænt pere ho deveus heuliet exemplou J.-C. ho deveus brema ur joa en eêvou, hac abalamour ma ho deveus squillet ho goad dre garantez evitan, en em rejouissont ive gantan en he c'hloar hep fin da jamæs.

*Antiphona.*

GAudent in cœlis animæ sanctorum, qui Christi vestigia sunt secuti; et quia pro ejus amore sanguinem suum fuderunt, ideò cum Christo exultant sine fine.

*Adalec Pasq betec ar Pantecost an Hymn evit cals a Verzerien*, var an ton latin.

Rex gloriose martyrum, corona confitentium, qui respuentes terrea, perducis ad cœlestia.

Aurem benignam protinùs appone nostris vocibus, trophæa sacris pangimus, ignosce quod deliquimus.

Tu vincis in martyribus, parcendo confessoribus; tu vince nostra crimina, donando indulgentiam.

Gloria tibi, Domine, qui surrexisti à mortuis, cum Patre et Sancto Spiritu, in sempiterna sæcula. Amen.

℣. Pretiosa in, etc.

*Ant.* Sancti et justi, etc.

Roue a c'hloar d'ar verzerien,
D'ar re hoc'h ansao curunen,
C'houi a gundu d'an eürusdet
Ar re a zisprij traou ar bed.

Selaouit pront ha deboner
Ouz hor moueziou, va Salver,
D'ho sænt pa ganomp menleudi,
Hor pardonit, ni ho supli.

En ho merzerien e trec'hit,
Nep ho cofes a pardonit,
Trec'hit ive hon oll grimou,
O reï deomp hoc'h induljançou.

Dec'h-hu, hon Autrou benniguet,
So a varo ressuscitet,
D'ho Tad ha d'ho Speret Santel
Ra vezo ar c'hloar eternel.
Evelse bezet grêt.

℣. Precius eo dirac an Autrou, meulet, etc.

*Antif.* Sænt ha re just, etc.

*Ar Verset hac an Antifonen d'ar* Magnificat *a gueffot en fin Gousperou an Ebestel ama diaraoc.*

*Oremus.*

Deus qui nos concedis sanctorum martyrum tuorum (*N.* et *N.*) natalia colere; da nobis in æternâ beatitudine de eorum societate gaudere. Per.

*Pedomp Doue.*

Ma Doue pehini a ro deomp an avantaij da solennisa ar gouel eus ho merzerien sant (*N.*) ha sant (*N.*), roït deomp ive ar c'hraç d'en em rejouissa ganto assambles unan an deiziou-ma en eürusdet eternel. Dre verit ho Map quer J.-C., etc.

GOUSPEROU

# GOUSPEROU AR GONFESSORET

## SANTEL.

### *Instruction evit ar Sænt Confessoret.*

DRe an hano a gonfessoret santel ec'h ententer ar sænt pere ne d'int nac ebestel, nac evangelistet, na merzerien. Ho henvel a rer confessoret, abalamour ma ho deveus confesseet, da lavaret ê, ansavet ha soutenet ar feiz en Jesus-Christ, ha renret testeni d'ar virionez eus an Aviel, da viana dre ar santelez eus ho buez. Hac e tleomp da voueliou ar gonfessoret santel-ma ober reflexion var ar vertuziou dre voyen pere int bet en em santifiet; ha goulen ouz Doue dre ho intercession ar c'hrac'h d'ho imita er vertuziou-se.

Daou seurt sænt confessoret a so, confessoret pontif ha confessoret non pontif; ar gonfessoret pontif eo ar re so bet papet pe esqueb, hac ar gonfessoret non pontif eo ar re pere ne d'int bet na papet nac esqueb, nemet confessoret simpl. Da vouel ar re zivezà ma'ta, evel sant Joseph pried ar Verc'hes, pe sant Loïs patron ar rouantelez a Franç, e commançot hac e continuot ho Gousperou evel da Sul betec ar bempet salm (*In exitu Israël*, pa sortias pobl Israël), eleac'h pehini e leverrot ar salm bian (*Laudate Dominum*, meulet an Autrou beniguet), pehini a gueffot eno ive.

Mæs mar d'he bet pab pe escop ar sant confessor pe veus a hini e reer ar gouel, evel ma ve sant Gregor, sant Martin pe ar sant patron eus an escopti, evel-ma'z eo sant Paul a Leon, ha sant Caourintin a Guerne, ha sant Tudual a Treguer, neuse evit pempet salm e vezo lavaret (*Memento, Domine, David*, ho pezet memor, va C'hrouer), pehini a gueffot ivez en fin Gousperou ar Sul; goude-se e continuot evellen.

***Evit gouel ur sant Confessour Pap pe Escop.***

*Capitulum.*

ECcè Sacerdos magnus, qui in diebus suis placuit Deo, et inventus est justus; et in tempore iracundiæ factus est reconciliatio.

℟. Deo gratias.

*Chabistr bian.*

CHetu aman ur belec bras, pehini en he vuez a so bet plijet da Zoue, ha cafet just dirazan, hac en amser eus he goler en deveus bet reconciliet an dud gantan.

℟. Doua ra vezo trugarequeet.

***Evit gouel ur S. Confessour pehini n'edoa quet Escop.***

*Capitulum.*

BEatus vir qui inventus est sine maculâ et qui post aurum non abiit, nec speravit in pecuniâ et thesauris. Quis est hic et laudabimus eum? Fecit enim mirabilia in vitâ suâ. ℟. Deo gratias.

*Chabistr bian.*

EUrus eo an den a so bet cavet neat a gonsianç, ha n'en daveus quen redet varlerc'h an aour, na bet lequeet he fizianç en arc'hant hac en tensoriou. Piou ê hennez, ha ni her meulo? Rac traou admirabl en deus grêt en ha vuez. ℟. Doue ra vezo, etc.

***Hymn da ur S. Confessour***, var an ton latin.

ISte Confessor Domini sacratus,
Festa plebs cujus celebrat per orbem,
Hodiè lætus meruit secreta Scandere cœli.

Qui pius, prudens, humilis, pudicus, Sobrius, castus fuit et quietus,
Vita dùm præsens vegetavit ejus Corporis artus.

Ad sacrum cujus

COnfessour santel
D'hon Autrou benniguet,
Gant ar bobl fidel
E ho couel celebret;
Joaïus oc'h hirio ervez ho meritou
Pignet en eêvou.

Devot ha prudant,
Humbl ha pur a galon,
Chast ha patiant,
Ha sobr en peb fæçon,
Oc'h en em rentet en ho comportamant
Er vuez presant.

Dre ho meritou

Ec'h ellit obteni
Digant hon Autrou
Cals a c'hraçou deomp-ni,
Ha renta salo ar c'horfou languisset
Diouz peb seurt clenvet.

Rac-se'ta brema
E canomp meulendi
Deoc'h dre an hymn-ma,
Evit hoc'h angaji
D'bor sicour ato en hon oll izomou
Dre ho pedennou.

Salud hac enor,
Ha vertuz d'an hini
So en he gador
Dreist an eê o rêni,
O c'houarn ar bed, hac a so en un Doue
Tri feison ive.

Evellen bezet gêr.

℣. Autrou sant (*N.*), pedit evidomp.

℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou Jesus-Christ.

tumulum frequenter, Membra languentûm modò sanitati, Quolibet morbo fuerint gravata, Restituuntur.

Undè nunc noster chorus in honorem Ipsius hymnum canit hunc libenter, Ut piis ejus meritis juvemur Omne per ævum.

Sit salus illi, decus atque virtus, Qui suprà cœli residens cacumen, Totius mundi machinam gubernat, Trinus et unus. Amen.

℣. Ora pro nobis, sancte (*N*).

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Antifonen evit ur S. Confessour Pap pe Escop.*

OBelec ha pontif santel, pehini hoc'h eus pratiquet excellanta vertuziou, pastor mad etouez ar bobl, plijet gueneoc'h pedi evidomp an Autrou Doue.

SAcerdos et pontifex, et virtutum opifex, pastor bone in populo, ora pro nobis Dominum.

*Pedomp Doue.*

EXaucit, ni ho supli, va Doue, hon pedennou, pere a bresantiomp deoc'h er solemnite ma eus ho confessor ha pontif eurus; hac

*Oremus.*

EXaudi, quæsumus, Domine, preces nostras, quas in beati (*N.*) con-

fessoris tui atque pontificis solemnitate deferimus, et qui tibi dignè meruit famulari, ejus intercedentibus meritis, ab omnibus nos absolve peccatis. Per Domiuum nostrum, etc.

evel ma en deveus meritet ho servija dînamant, plijet gueneoc'h dre voyen he intercession hac he veritou hon absolvi hac hor pardoni eus hon oll bec'hejou. Dre hon Autrou J.-C. ho Map, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h ha gant ar Speret-Saotel epad an oll eternite. Evellen bezet grêt.

*Evit gouel ur sant Docteur eus an Ilis.*

*Antiphona.*

O Doctor optime, Ecclesiæ sanctæ lumen, beate (*N.*) divinæ legis amator, deprecare pro nobis Filium Dei.

*Antifonen.*

O Doctor excellant, sclerijen an Ilis saotel, sant (*N*), c'houi pehini a gare quenient al lesen divin, pedit evidomp Map Doue.

*Oremus.*

DEus, qui populo tuo æternæ salutis beatum (*N*). ministrum tribuisti: præsta, quæsumus, ut quem doctorem vitæ habuimus in terris, intercessorem habere mereamur in cœlis; Per.

*Pedomp Doue.*

VA Doue, c'houi pehini hoc'h eus roet sant (*N.*) d'ho pobl evit ministr eus ar silvidiguez eternel; grit, ni ho supli, ma veritimp caout evit hon intercessour dirazoc'h en eê an hini hon eus bet evit doctor eus hor buez var an douar. Dre hon Autrou J.-C. ho Map, etc.

*Da c'houel ur sant confessour, pehini ne vezo bet na pop nac escop, e leverrot an Antifonen hac an Oræson all pere so ama varlerc'h, oc'h henvel ato ar sant en plaç an* (N.)

*D'ar* Magnificat *evit ur sant Confessour non Pontif.*

*Antiphona.*

HIc vir despiciens mundum, et

*Antifonen.*

AN den eürus-ma o tisprijout ar bed hac o fouli an traou

terrien dindan he dreid, en deveus dastumet pinvidiguez evit an eê, hac a c'henou hac a œuvrou.

*Pedomp Doue.*

BEzit attantif, va Doue, ouz ar pedennou humbl a adresaomp deoc'h er solennite-ma eus ho confessour eürus (*N.*), evit d'ar fin, evel n'hon eus fizianç abet en hor vertuz hon-unan, ma vezimp sicouret dre an intercession eus ar sant-ma pehini en deveus plijet deoc'h en he vuez. Ni her goulen dre verit hon Autrou J.-C., pehini, etc.

Evelse bezet grêt.

terrena triumphana, divitias cœlo condidit ore, manu.

*Oremus.*

ADesto, Domine, supplicationibus nostris, quas in beati (*N.*) confessoris tui solemnitate deferimus, ut qui nostræ justitiæ fiduciam non habemus, ejus qui tibi placuit, precibus adjuvemur. Per Dominum, etc.

---

## GOUSPEROU AR SÆNTESET.

### INSTRUTION EVIT AR SÆNTESET,

*Quen ar re so guerc'heset ecel santes Catel, pe santes Barba, pe santes Mac'harid, pe santes Theresa ; quen ar re ne d'int quet guerc'heset, ecel santes Anna, santes Madalen, ha santes Francesa pe santes Elisabeth.*

DA vouel ar guerc'heset santel e tleomp en em gouraji da servija Doue ha da drec'hi ar bed gant he oll inclinationou fall ha plijadurezou lubric, dioux an ezempl a nerz hac a vertuz ho deveus roet deomp ar plac'het santel-se en ur c'horf quer simpl ha quer frajil evel an hini ho devoa.

Da vouel ar graguez hac an intâveset santel e tleomp renta graçou da Zoue pehini en deveus galvet a bep seurt condition tud d'ar santelez; hac en em ezcita hon-unan da ober hon dever, evel ar merc'het santel-ma, er stad hac er vocation da pehini omp

galvet, evit en em santifia eveldo. Erfin da vouel ar benitanteset santel, evel santes Madalen ha Mari Egyptianes, e tleomp en em excita d'ar binijen ha d'an humilite dre ho exempl, ha da ur fizianç vras en Doue o considerì he drugarez en ho andret, hac o laquaat hor poan da drec'hi hor goall inclinationou dre an esperanç penaus en devezo Doue ar memes trugarez en hon andret hon-unan evel en deveus bet en andret ar benitanteset santel-se.

Ar memes salmou a vez lavaret en Gousperou ar sænteset evel a vez lavaret en Gousperou ar Verc'hes sacr, pere a gneffot diaraoc. Goude ar salmou-se, mar d'ê guerc'hes ar santes pe veus a hini e reer ar gouel, e leverrot ar chabistr bian-ma gant an hymn hac an antifonen a velit ama varlerc'h.

| *Capitulum.* | *Chabistr bian.* |
|---|---|
| FRatres, qui glorietur, in Domino glorietur; non enim qui seipsum commendat, ille probatus est, sed quem Deus commendat. | VA breudeur (ha va c'hoarset) nep-piou-bennac en em c'hlorifi, en em c'hlorifiet en Doue hepquen; rac ne de quet an hini en em veul he-unan eo a so approuvet, mæs an hini a so meulet gant Doue. |
| ℟. Deo gratias. | ℟. Graçou da Zoue. |

*Hymn da vouel ur santes Guerc'hes*, var an ton latin.

| | |
|---|---|
| JEsu, corona Virginum, quem Mater illa concipit, quæ sola Virgo parturit, hæc vota clemens accipe. | O Curunen ar guerc'heset,<br>Jesus gant ur vam guerc'h ganet,<br>Dre ho madelez infinit<br>Ouz hor pedennou selaouit. |
| Qui pascis inter lilia, septus choreia Virginum, Spon– | C'houi so en creis ar fourdilis<br>Eus a verc'heset hoc'h Ilis:<br>C'houi so ur pried caër meurbet<br>Hs recompanç d'ar guerc'heset.<br>Gant ar guerc'heset e vezit |

Heulist en quement leac'h ma'z it,
Ha ne baouesont o cana
Canticou deoc'h ar re zouça.

Na bermetit e vemp nepret
A gorf nac ivez a speret
Souillet gant nep seurt vileni
Eus ar pec'het, ni ho supli.

Enor ha gloar da Zoue an Tad,
Hac assambles da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret-Santel ive
A ,ed an oll eternite.

Evelse bezet grêt.

…sus decorus gloriâ, sponsisque reddens præmia.

Quocumquè pergis, Virgines sequuntur, atque laudibus post te canentes cursitant, Hymnosque dulces personant.

Te deprecamur largiùs, nostris adauge sensibus, nescire prorsùs omnia corruptionis vulnera.

℣. Pedit evidomp santes (*N.*)
℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou Jesus-Christ

*Hanvit aso ar S. en plaç an* N.

Laus, honor, virtus, gloria Deo Patri et Filio, Sancto simul Paracleto, in sæculorum sæcula. Am.

℣. Ora pro nobis, sancta (*N.*)
℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Antif. d'ar* Magnificat *evit ur Verc'hes santel.*

Deut, pried santel da Jesus-Christ, recevit ar gurunen en deveus preparet an Autrou Doue deoc'h evit un eternite.

Veni, sponsa Christi, accipe coronam quam tibi Dominus præparavit in æternum.

*Oræson evit ur Verc'hes Merzeres.*

OREMUS.

VA Doue, c'houi pehini, etre ar miraclou all eus hoc'h ollgallout, hoc'h eus roet ive d'ar sex frajil eus ar merc'hed ar victor eus ar verzerinti; roït deomp dre ho trugarez, evel ma solemnisomp ar gouel eus ho guerc'hes ha merzeres sürus (*N*), ar c'hraç da guarzet dre an exemplou anezi vaza-

DEus, qui inter cætera potentiæ tuæ miracula, etiam in sexu fragili victoriam martyrii contulisti: concede propitius, ut qui beatæ (*N.*) Virginis et martyris tuæ

natalitia colimus, per ejus ad te exempla gradiamur. Per Dominum, etc.

ac enoc'h en hent eus hor silvidiguez. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic pehini a vev hac a rên gueneoc'h, etc.

*Oræs. evit gouel ur Verc'hes pehini ne de quet Merzeres.*

OREMUS.

EXaudi nos, Deus salutaris noster, ut sicut de beatæ (*N.*) Virginis tuæ festivitate gaudemus, ità piæ devotionis erudiamur affectu. Per Dominum nostrum Jesum, etc. Amen.

O Doue, c'houi pehini ê hor silvidiguez, plijet gueneoc'h hon exauci; evit d'ar fin, evel ma'z omp rejouisset dre ar gouel eus ho guerc'hes eürus (*N*), ma vezimp ive desquet dre an exempl anezi, da gaout un devotion garantezus en hoc'h andret. Ni her goulen dre verit hon Autrou. J.-C. ho Map. Evelse bezet grêt.

*Ma ne de quet guerc'hes ar santes pe veus a hini e reer ar gouel, e leverrot goude ar Salmou, ar Chabistr, an Hymn, ar veuleudi hac an Oræs. pere so ama varlerc'h.*

*Capitulum.*

MUlierem fortem quis inveniet? procul et de ultimis finibus pretium ejus. Confidit in eâ cor viri sui, et spoliis non indigebit.

℟. Deo gratias.

*Chabistr bian.*

PIou a gafo ur vaoues cre * ha ferm en carantez Doue? Mui a dal eguet an traou preciussa pere a vez digacet a bell-bro; calon he fried a fizi enni, ha na vanco quet a c'hraç hac a ornamant da blijout deza.

℟. Graçou da Zoue.

*Hymn da vouel ur santes pehini ne de quet guerc'hes, var memes ton ma vez canet en Latin.*

FOrtem virili pectore laudemus omnes feminam, quæ sanctitatis glo-

MEulomp ar vaouez vertuzus
So bet quer fidel da Jesus,
Hac a so quement renomet
He santelez partout dre'r bed.

* *Un ene mad pried da J.-C. a aller da entent dre ar vaoues cre ha vertuzus eus a behini e comzer en Hymnne.*

Hou-ma o caret hor Salver,
Hac o cassaat ar bed trompler,
E deus echoet an hent huel
Da vont d'ar vro celestiel.

Dre'r iun o veza castizet
He c'horf, hac o veza maguet
Dre an oræson he ene,
E deus bet joaüsdet an eê.

Jesus nerz an dud vertuzus,
A ra boc'h-unan traou burzudus,
Dre veriton ar santes-ma,
Clevit hor pedennou brema.

Enor ha gloar da Zoue an Tad
Ha couls da Jesus-Christ he Vap,
Gant ar Speret-Santel ive
Breman hac en eternite.

Evelsa bezet grêt.

℣. Pedit evidomp, santes (*N.*)
℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou Jesus-Christ.

*Hanvit ar santes en plaç an* (N.) *ato.*

riâ ubiquè fulget inclyta.

Hæc Christi amore saucia, dùm mundi amorem noxium horrescit, ad cœlestia iter peregit arduum.

Carnem domans jejuniis, dulcique mentem pabulo orationis nutriens, cœli potitur gaudiis.

Rex Christe, virtus fortium, qui magna solus efficis; hujus precatu, quæsumus, audi benignus supplices.

Deo Patri sit gloria, ejusque soli Filio, cum Spiritu Paracleto, et nunc et in perpetuum. Amen.

℣. Ora pro nobis, sancta (*N.*)
℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*D'ar* Magnificat, *Antifonen pe Veuleudi.*

AR santes-ma e deveus bet digoret liberalamant he dorn da nep a ioa izomec, hac astennet he divrec'h d'ar paour, na n'e deveus quet debret he bara o feneanti.

MAnum suam aperuit inopi et palmas suas extendit ad pauperem, et panem otiosa non comedit.

*Pedomp Doue.*

PLijet gueneoc'h hon exauci, va Doue, c'houi pehini ê hor silvidiguez, evit d'ar fin, evel ma en em rejouissomp dre ar gouel

*Oremus.*

EXaudi nos, Deus salutaris noster, ut sicut de beatæ (*N.*) festivi-

tate gaudemus, ità piæ devotionis erudiamur affectu. Per Dominum nostrum Jesum-Christum.

eus a santes (*N.*), ma vezimp ive desquet dre an exempl anezi da gaout un devotion carantezus en hoc'h andret. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, etc.

---

## GOUSPEROU AN DEDY.

### INSTRUCTION EVIT AN DEDY EUS A UN ILIS.

GOuel an Dedy eo an deiz ma vez bet dediet ha consacret un Ilis bennac da Zoue, evit servijout epquen d'he bidi ha d'he servija, evel ma'z eo an Dedy eus a Ilis sant Salver, pe veus a bini e reer ar gouel en navet devez eus ar mis Du, pe gouel an Dedy eus hoc'h Ilis Parres, mar de bet dediet.

Dre an Ilis pe an templ pe veus a hini ê solenniset an Dedy hac ar gonsecration, eo represantet ar Jerusalem celestiel, pehini eo an Ilis triomfant eus ar re eürus ebarz an eê, pere so evel quement a vein beo hac a servij da edifia an Ilis eus ar harados, hac ho deveus ranquet beza taillet ha policet er bed-ma dre naouspet seurt poaniou hac adversiteou, abarz beza bet diasezet ar vatimant celestiel-se. Chetu petra sinifi an hymn a so ama varlerc'h, hac a rô dence'h da entent e renquit souffr ive abalamour da Zoue ar poaniou hac ar gontroliezou a erruo gueneoc'h, mar fell deoc'h beza unan eus a vemprou an Ilis triomfant er barados unan an deiziou-ma.

Evit gouel an Dedy eta a leverrot ar pevar salm guenta eus a C'housperou ar Sul, hac evit pempet ar salm diveza eus a C'housperou ar Verc'hes, ha neuse e leverrot ar rest evel ma ê lequeet ama varlerc'h.

*Capitulum.*

VIdi civitatem sanctam, Jerusalem novam, descendentem de cœ-

*Chabistr bian.*

GUelet em eus ar guer santel Jerusalem hac hi nevez flamm, o tisquenn eus an eê digant Doue, ha preparet evel ur

vaoues nevez a ve en em ornet evit he fried.

℟. Graçou da Zoue.

lo à Deo, paratam sicut sponsam ornatam viro suo.

℟. Deo gratias.

*Hymn an Dedy eus a un Ilis*, var ton gallec : *Dieu tout-puissant*, *Dieu de bonté*, oc'h he cheinj un nebeudie.

O Jerusalem kear eürus,
Elêc'h ma rên ur peoc'h padus,
C'houi a vatisser en eêvou
Gant ar mein beo a eneou :
C'houi so curunet a Ælez,
Henvel ouz ur vaoues nevez.

An Ilis eo ar vaoues-se
Preparet hac ornet en eê,
Da eureuji ouz he fried
Jesus hon Autrou benniguet ;
He fave couls hac he oll mur
A so grêt eveus an aour pur.

He ferzier so mein precius
Digoret d'an dud vertuzus ;
Rac dre vertuz ar meritou
Hac o c'houzanv cals a boaniou
Evit Doue ama er bed,
E vezer eno recevet.

Gant an artisan hon Autrou
E vez renquet en ho flaçou
Ar mein taillet ha policet
Dre adversiteou calet,
Ha disposet da chom neuse
Pelloc'h en edifiç sacr-se.

Gloar da Zoue oll-galloudec,
D'an tri ferson eus an Dreindet,
So galvet an Tad eternel,
Ar Map hac ar Speret-Santel,
Hac a so un Doue epmuiquen,

URbs Jerusalem beata, dicta pacis visio, quæ construitur in cœlis vivis ex lapidibus, et Angelis coronata, ut sponsata comite.

Nova veniens è cœlo, nuptiali thalamo, præparata ut sponsata copuletur Domino : plateæ et muri ejus ex auro purissimo.

Portæ nitent margaritis, adytis patentibus, et virtute meritorum illùc introducitur omnis qui ob Christi nomen hìc in mundo premitur.

Tunsionibus, pressuris expoliti lapides, suis coaptantur locis per manus artificis, disponuntur permansuri sacris ædificiis.

Gloria et honor Deo usquequaquè Altissimo, unà Patri Filioque, inclyto Paracleto, cui laus est et potestas per æterna sæcula. Amen.

Meulet ra vezo da viquen.
Evelsa bezet grêt.

℣. Ar santelez, va Doue, a zere ouz ho ti.
℟. Epad an oll amser.

℣. Domum tuam, Domine, decet sanctitudo.
℟. In longitudine dierum.

*Antiphona.*

O Quàm metuendus est locus iste! verè non est hic aliud nisi domus Dei et porta cœli.

*D'ar* Magnificat, *Antifonen.*

O Peguement a zoujanç hac a respet a c'houlen ar plaç santel-ma! evit guir ne d'eo quen tra nemet ti Doue ha pors an eê.

*Oremus.*

DEus, qui nobis per singulos annos hujus sancti templi tui consecrationis reparas diem et sacris semper mysteriis repræsentas incolumes; exaudi preces populi tui, et præsta ut quisquis hoc templum beneficia petiturus ingreditur, cuncta se impetrâsse lætetur. Per Dominum nostrum, etc.

*Pedomp Doue.*

MA Doue, c'houi pehini a ra deomp ar c'hraç da renouveli bep bloaz ar memor eus an deiz-ma oe consacret an templ santel-ma deoc'h, ha da assistant iec'het aro er mysteriou sacr eus ar solennite-ma; plijet gueneoc'h exauci pedennou ho pobl, ha rei ar c'hraç ive da guement hini a antre en templ-ma evit goulen ouzoc'h ar faveriou pe veus a re en deveus izom, ma en devezo ar gonsolation d'ho beza obtenet oll ar pez a c'houlennomp ouzoc'h dre verit ho Map quer Jesus-Christ hon Autrou, pehini a vev hac a ren gueneoc'h, etc.

*Mar bez great da ur sulvez ar solennite eus an Dedy, e leverrot ive Oræson ar Sul-se earlerc'h Oræson an Dedy.*

# GOUSPEROU NEDELEC,

## HAC AR GOUSPEROU VARLERC'H.

*Goude beza lavaret*, Pater, Ave; Deus, in adjutorium, *e leverrot an tri Salm guenta eus a C'housperou ar Sul, goude-se ar Salm* De profundis, *pehini a gueffot en fin al levr-ma er seiz Salm, ha da zivesa ar Salm* Memento, Domine, David; Ho pezet memor, va C'hrouer, *pehini a so en fin Gousperou ar Sul, araoc an Hymnou evit ar Suliou.*

*Ar memes Salmou-ma a vez lavaret a hed eiz dez Nedelec betec an deiz quenta eus ar bloaz; hoguen non pas ar memes Chabistrbian, nac ar memes Hymnou, nac ar memes Orœsonou. Ha rae-se da seiz Nedelec e leverrot goude ar Salmou ar Chabistr bian-ma.*

### *Chabistr bian evit deiz Nedelec.*

DOue, pehini a goms gueichall ouz hon tadou dre ar brofedet en meur a occasion hac en meur a fæçon, en deveus erfin parlantet ouzomp en amser-ma dre he Vap propr pehini en deveus rentet heritour eus a guement tra so tout, ha dre pehini memes en deveus grêt an oll amser.

℟. Graçou da Zoue.

MUltifariàm multisque modis olim Deus loquens patribus in prophetis, novissimè diebus istis locutus est nobis in Filio, quem constituit hæredem universorum, per quem fecit in sæcula.

℟. Deo gratias.

*Ama e leverrot an Hymn* Christe, Redemtor omnium ( Jesus-Christ, Redamtor ar bed ) *pehini, a gueffot varlerc'h Gousperou ar Sul, gant ar Verset hac ar Respont-ma.*

℣. An Autrou Doue, meulet ra vezo.

℟. En deveus grêt deomp

℣. Notum fecit Dominus, alleluia.

| | |
|---|---|
| ℟. Salutare suum, alleluia. | anaout he Vap hor Salver, meulet ra vezo. |
| *Antiphona.* | *Antifonen.* |
| HOdiè Christus natus est; hodiè Salvatnr apparuit; hodiè in terrâ canunt Angeli, lætantur Archangeli; hodiè exultant justi, dicentes: Gloria in excelsis Deo, alleluia. | HIrio ê ganet Jesus-Christ; hirio eo en em disquezet hor Salver; hirio e can an Ælez hac en em rejouis an Arc'hælez var an douar; hirio e lam ar re just gaot ar joa en ur lavaret: Gloar en êvou da Zoue; Doue ra vezo meulet. |
| ℣. Domine, exaudi orationem meam. | ℣. Autrou Doue, exaucit va oræson. |
| ℟. Et clamor meus ad te veniat. | ℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h. |
| *Oremus.* | *Oræson deiz Nedelec.* |
| COncede, quæsumus, omnipotens Deus, ut nos Unigeniti tui nova per carnem nativitas liberet, quos sub peccati jugo vetusta servitus tenet. Per eumdem Dominum nostrum, etc. | O Va Doue oll-gallondec, roït deomp ar c'hraç, ni ho supli, ma teui ar c'hinivelez nevez eus ho Map unic, en quement ha ma ê den, d'hon dilivra diouz ar servij hac an esclavaij goz ma'z omp dalc'het dindan ar pec'het. Ni her goulen dre verit ar memes J.-C. ho Map unic hon Autrou, pehini a vev hac a rên ur memes Doue gueneoc'h, etc. |

*Livirit ama ive Oræs. S. Stephan a so amavarlerc'h.*

---

## EVIT GOUEL SANT STEPHAN.

*Goude ar Salmou eus a c'housperou Nedelec e leverrot ar rest evel ma ê merquet ama varlerc'h.*

| | |
|---|---|
| *Capitulum.* | *Chabistr bian.* |
| STephanus autem plenus gratiâ et | SAnt Stephan o veza leun a c'hraç hac a nerz, a rea mira- |

elou ha burzudou bras etouez ar bobl.

fortitudine, faciebat prodigia magna in populo.

℟. Graçou da Zoue.

℟. Deo gratias.

*Livirit brema an Hymn* Deus, tuorum militum, *pehini a so en Gousperou ur Merzer diaraoc.*

℣. Pedit evidomp, sant Stephan.

℣. Ora pro nobis, sancte Stephane.

℟. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou Jesus-Christ.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Antif. d'ar* Magnificat.

*Antiphona.*

Tud a zoujanç Doue a sebelias sant Stephan, hac e resont dezan ur c'haon bras.

Sepelierunt Stephanum viri timorati, et fecerunt planctum magnum super eum.

*Pedomp Doue.*

AUtrou Doue, grit deomp ar c'hraç da imita ar sant pehini a enoromp hirio, evit ma desquimp caret memes hon adversourien, pa celebromp ar gouel eus an hini en deveus implorel evit he bersecutourien an drugarez eus hon Autrou J.-C. ho Map, pehini a vev hac a rên gueneoc'h ha gant ar Speret-Santel en un Doue epquen epad an oll eternite. Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

DA nobis, quæsumus, Domine, imitari quod colimus, ut discamus et inimicos diligere, quia ejus natalitia celebramus qui novit etiam pro persecutoribus exorare Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, etc.

*Varlerc'h an Oræson mu livirit hini ar Sul, mar guerru varc'hoaz, ha goude-se Oræsonou an tri gouel so diaraoc.*

*Antifonen.*

AR buguel Jesus en em avance en oad hac en furnez dirac Doue hac an dud.

*Antiphona.*

PUer Jesus proficiebat ætate et sapientiâ coràm Deo et hominibus.

℣. Ar Verb eternel so en em

℣. Verbum caro factum est, alleluia.

℟. Et habitavit in nobis, alleluia.

℣. C'hrêt den, Doue ra vezo meulet.

℟. Hac a so bet chommet en hon touez, Doue ra vezo meulet.

*Oræson evit ar Sul dindan eizvet Nedelec.*

OREMUS.

OMnipotens, sempiterne Deus, dirige actus nostros in beneplacito tuo, ut in nomine dilecti Filii tui mereamur bonis operibus abundare. Per, etc.

VA Doue oll-galloudec bac eternel, plijet gueneoc'h cundui hon actionou hervez ar reglen eus ho volontez, evit, en hano ho Map muia caret, ma veritimp ober abondanç a œuvrou mad. Ar pez a c'houlennomp dre verit ar memes J.-C. hon Autrou. Evellen bezet grêt.

*Mar guerru ar Sul-ma, pehini eo an diveza eus ar bloaz, tronoz gouel an Inoçantet, e leverrot enna Gousperou Nedelec het-a-het, evel ma int merquet diaraoc, ha goude ar* Magnificat *e leverrot Oræson sant Thomas, merzer, pehini a ellot da guemeret eus a C'housperou ur merzer ive gant he Recommandation hac he Verset, ha neuse ec'h ajoutot an oll Oræsonou diaraoc eus a zeiz Nedelec, a vouel sant Stephan.*

*Mar guerru ar memes Sul-ma da vouel sant Gelvestr Pab, pehini so en deiz diveza eus ar bloaz, e leverrot ar Salmou eus a C'housperou Nedelec gant ar Chabistr bian* Eccè Sacerdos magnus, *an Hymn* Iste Confessor, *hac an Oræson a so lequeet oll en Gousperou ur sant Confessor, Escop pe Bap, gant ar Verset hac an Antifonen a gueffot eno d'ar* Magnificat: *ha goude-se a leverrot Oræson ar Sul-ma hac an Oræsonou-all eus an daou ouël diaraoc gant Antifonen ha Verset peb-unan anezo.*

---

## AN ORÆSON GANT AN HYMNOU

*Propr, pere a lavar hor mam santel an Ilis d'ar goueliou principal a vez a-hed ar bloaz; hac a ellot da lavaret ive ganti en commançamant an Oferen d'ar*

*c'henta* Dominus vobiscum, *hac en fin ar Gousperou goude* Magnificat *er memes gouelíou.*

MAr guerru nicun eus ar gouelíou-ma da Sul, e vezo grêt na mui na mæs ofiç ar gouel, ha non-pas hini ar Sul, eus a bebini e rent memor epquen o lavaret oræson ar Sul varlerc'h oræson ar gouel, nemet erruont a raë ar gouel da ur Sul privilejiet bennac, evel ma'z eo an tri Sul dirac demerc'her al ludu, ar Suliou eus an Azvent hac eus ar C'hoaraïs, Pasq, Casimodo, Pantecost hac an Dreindet, en deiziou-ma ne vez great ofiç gouel ebet, nemet gouel ar Patron pe an Dedy eus an Ilis propr ve; hac c'hoaz ne reer quet ofiç ar gouel-se quen nebeut mar guerru er Sul quenta eus an Azvent hac eus ar C'hoaraïs, pe dissul ar Bassion, pe dissul Bleuniou pe en sizun Phasq, pe dissul ar C'hasimodo, p'en eizvet ar Pantecost, pe dissul an Dreindet; en deiziou-ma oll, pessort gouel bennac a ouffe erruout, ne vez quet great he ofiç, mæs differet vez da un devez-all bennac hac a ve diangaich. Ama e reer mantion eus a gals a c'houeliou, peguement-bennac na d'int quet, berset, abalamour ma'z int considebl etouez ar bobl.

---

EN MIS GUENVER.

*D'ar gouel eus ar Circoncision an deiz quenta eus ar bloaz, e quemerrot evit Gousperou ar memes Salmou pere a so merquet evit Gausperou ar Verc'hes hac ar memes Hymn a so evit Nedelec varlerc'h gousperou ar Sul etouez an Hymnou, hac ar memes Oræsan*, Deus, qui salutis æternæ, *pehini so varlerc'h* Alma Redemptoris *en fin Complidou.*

*Da vouel ar Rouanez, ar c'huec'hvet devez eus ar mis, evit gousperou e quemerrot Salmou ar Sul het-a het, hac an Hymn* Hostis Herodes, *gant ar* ℣. *hac ar* ℣. *a so eno ive varlerc'h etouez an Hymnou, ha goude e kemerrot an Antifonen hac an Oræson a so ama.*

*Antiphona.*

TRibus miraculis ornatum diem sanctum colimus; hodiè stella magos duxit ad præsepium; hodiè vinum ex aquâ factum est ad nuptias; hodiè in Jordane à Joanne Christus baptizari voluit, ut salvaret nos, alleluia.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Antifonen d'ar* Magnificat.

SOlemnisa a reomp an deiz santel-ma pehini so bet ornet gant tri miracl; hirio ê bet cunduet gant ur stereden an tri roue Majet d'ar c'hraou a Vethleem; hirio ê bet chenjet an dour en guin evit un eureud gant hor Salver: hirio ê bet plijet gant Jesus-Christ beza badezet en rivier Jourdren gant Ian-Vadezour, evit hor sauvetei, meulet ra vezo Doue.

℣. Autrou Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hri eus va feden betec enoc'h.

*Oræson evit Gouel ar Rouanez.*

OREMUS.

DEus, qui hodiernâ die Unigenitum tuum gentibus, stellâ duce, revelâsti; concede propitius, ut qui jam te ex fide cognovimus, usquè ad contemplandam speciem tuæ celsitudinis perducamur. Per.

O Va Doue, pehini hoc'h eus en deiz hirio roet ho Map unic da anaout d'ar gentilet pere n'ho devoa quet ar feiz, o ligaç dezo ur stereden evit hoc'h handui etreze ac enna; grit deomp ar c'hraç dre ho madelez, brema pa hon eus hoc'h anavezet dre ar feiz, ma vezimp cunduet ive betec ar guel hac ar gontemplation eus ho cloar, dre voyen ho memes Map unic J.-C. hon Autrou, etc.

## DA VOUEL AN HANO SACR A JESUS.

*Er pevarzecvet a viz Guenver, pe autramant an eil Sul varlerc'h gouel ar Rouanez, e leverrot ar pevar Salm guenta eus a C'housperou ar Sul, hac evit*

*pempet ar Salm* Credidi ( O va Doue, o cridienoc'h ), *pehini so eno varlerc'h : ha chetu ama an Hymn hac an Oræson.*

*An Hymn evit gouel an Hano a Jesus*, var ar memes ton gant an Hymn Nedelec, *Christe, Redemptor omnium.*

JEsus, ô hano an douça,
A ro d'hor c'halon ur guir joa;
Ar sonj ac'hanoc'h hac ar guel
Ar so douçoc'h eguet ar mel.

Quen agreabl ne deus netra
Na da glevet na da gana,
Na da sonjal memes ive,
Ha ma'z eo Jesus Map Doue.

Esperanç d'ar benitantet,
Ha truezus ouz nep ho ped;
C'houi so mad ha caranteus
Ouz nep ho clasq, o va Jesus;

Teod ebet n'ouffe levaret,
Va Jesus, petra ê ho caret;
Nep en deus an experianç
A ell he gridi hep douetanç.

Ra viot, Jesus, hon oll joa,
Hon recompanç pa dleit beza;
Ra vezo enoc'h-hu epquen
Hor gloar ato da virviquen.

Evelse bezet grêt.

℣. Benniguet ha meulet ra vezo hano an Autrou.

℟. Eus a vrema da virviquen

JEsu dulcis memoria, dans vera cordi gaudia; sed super mel et omnia ejus dulcis præsentia.

Nil canitur suavius, nil auditur jucundius, nil cogitatur dulcius, quàm Jesus Dei Filius.

Jesu, spes pœnitentibus, quàm pius es petentibus, quàm bonus es quærentibus! sed quid invenientibus!

Nec lingua valet dicere, nec littera exprimere, expertus potest credere quid sit Jesum diligere.

Sis, Jesu, nostrum gaudium, qui es futurus præmium; sit nostra in te gloria, per cuncta semper sæcula. Amen.

℣. Sit nomen Domini benedictum, alleluia.
℟. Ex hoc nunc et usquè in sæculum, alleluia.

### *Antifonen d'ar* Magnificat.

VOcabis nomen ejus Jesum; ipse enim salvum faciet populum suum à peccatis eorum, alleluia.

GUervel a reot he hano Jesus; grac en vezo a sauveteo hac a zilivro he bobl dinuz he bec'hejou. Meulet ra vezo Done.

*Oremus.*

DEus, qui unigenitum Filium tuum constituisti humani generis Salvatorem, et Jesum vocari jussisti; concede propitius, ut cujus sanctum nomen veneramur in terris, ejus quoque aspectu perfruamur in cœlis. Per eumdem, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus etablisset ho Map unic Salver d'an dud, hac boc'h eus bet gourc'hemenet ma vize hanvet Jesus; plijet guenenc'h dre ho madelez, evel ma henoromp var an douar he hano sacr ha santel, accordi deomp an eur da jouissa ive eus ar guel aneza ebarz en cê. Dre ho memes Map.

Evelse bezet grêt.

---

*Da vouel ar gonversion a sant Paul abostal, pe d'an deiz ma oe convertisset, pehini eo ar pempet varnuguent a vis Guenver, e leverrot Gousperou an Ebestel het-a-het gant an Oræson-ma varlerc'h.*

*Oremus.*

DEus, qui universum mundum beati Pauli Apostoli prædicatione docuisti; da nobis, quæsumus, ut qui ejus hodiè conversionem colimus, per ejus ad te exempla gradiamur. Per, etc.

*Pedomp Doue.*

VA Doue, c'houi pehini hoc'h eus desquet ha quelennet ar bed universel dre ar bredication a sant Paul Abostol, accordit deomp, ni ho supli, pa enoromp hirio he gonversion, ma querzimp varzu hac enoc'h dre an exemplou mad anezan. Ni her goulen dre hon Autrou J.-C. ho Map unic pehini a vev hac a rên guenoc'h. Evelse bezet grêt.

## EN MIS C'HUEVREUR.

***Da vouel ar Chandelour, en eil deiz eus ar mis, e quemerrot Gousperou ar Verc'hes gant ar pez so ama var lerc'h.***

℣. Simeon a recevas ur respont digant ar Speret Santel.

℟. Penaus ne varvse quet, n'en divize guelet da guenta Jeaus-Christ.

℣. Responsum accepit Simeon à Spiritu Sancto.

℟. Non visurum se mortem, nisi videret Christum Dominum.

*Antifonen d'ar* Magnificat.

HIrio e deveus ar Verc'hes glorius Vari presantet ar buguel Jesus en templ, ha Simeon ramplisset eus ar Speret-Santel, en deveus-en quemeret etre he zivrec'h, o renta graçou ha benedictionou da Zoue da viviquen.

HOdiè beata Virgo Maria puerum Jesum præsentavit in templo; et Simeon repletus Spiritu Sancto, accepit eum in ulnas suas, et benedixit Deum in æternum.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue oll galloudec hac eternel, ni a supli humblamant ho majeste (evel ma ê bet hirio presantet en templ ho Map unic gant ar substanç eus hor c'hic o veza en em c'hreat den eveldomp), ma plijo guenenc'h rei deomp ar c'hraç da veza ive presantet deoc'h gant ur galon pur ha neat diouz peb pec'het: dre ho memes Map unic Jesus-Christ hon Autrou, etc.

*Oremus.*

OMnipotens sempiterne Deus, majestatem tuam supplices exoramus, ut sicut unigenitus Filius tuus hodiernâ die cum nostræ carnis substantiâ in templo est præsentatus, ità nos facias purificatis tibi mentibus præsentari. Per, etc.

*Da vouel santes Agatha, guerc'hes ha merzeres, er pempet eus ar mis-ma, quemerit ar pevar Salm guenta eus a C'housperou ar Sul, hac evit pempet, ar Salm diveza a C'housperou ar Verc'hes.*

*Da vouel sant Mathias, pehini a vez peurvuia er pevare devez varnuguent a vis C'huevreur, e leverrot Gousperou an Ebestel het-u-het gant an Oræson-ma.*

*Oremus.*

DEus, qui beatum Mathiam Apostolorum tuorum collegio sociâsti; tribue, quæsumus, ut ejus interventione, tuæ circà nos pietatis semper viscera sentiamus. Per Dominum nostrum Jesum-Christum Filium tuum, qui tecum vivit et regnat in unitate Spiritûs Sancti, Deus; Per omnia sæcula sæculorum. Amen.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus quemeret sant Mathias en renq hoc'h Ebestel; grit, ni ho supli, dre voyen he intercession, ma santimp erfad hoc'h eus ato antraillou a drugarez en hon andret. Dre hon Autrou J.-C., etc.

## EN MIS MEURZ.

*Da vouel sant Paol, patron a Leon, pehini a so en daouzecvet eus ar mis, e leverrot Gousperou ar Gonfessoret Esqueb, hac an Antifonen a so tu-ma varlerc'h en decvet eus a vis Here.*

*Oremus.*

DEus, qui hunc præclarum diem sancti Pauli, confessoris tui atque Pontificis, natalitiis consecrâsti; da, quæsumus, ut ejus intercedentibus meritis à peccatorum nostrorum nexibus, te miserante, mereamur absolvi. Rer Dominum, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus consacret an deiz santel-ma d'ar solennite eus a vouel sant Paol, ho confessour hac ho pontif; grit, ni ho supli, dre an intercession eus he veritou, ma veritimp ive beza diliammet diouz hor pec'hejou. Dre hon Autrou, etc.

*Da vouel sant Joseph, en naontecvet devez eus ar mis, e leverrot Gousperou ar Gonfessoret, pere ne d'int bet na Pabet nac Esqueb, gant an Hymn-ma.*

*Hymn sant Joseph*, var ton *guers sant Caourintin.*

JOseph leun a veritou,
Ha pried chast meurbet
Da Vari Mam hon Autrou,
A so Guerc'hes bepret,
Ra deui an Ælez santel
Hac ar sænt d'ho meuli;
Ra deui pep christen fidel
Gant joa d'hoc'h enori.
Evel ma oac'h estonet,
Pa velsoc'h oa brases
Vam he Mabic benniguet
Ho pried ar Verc'hes,
Gant an Æl e oac'h tennet
A zouetanç hac a boan,
Pa glevsoc'h oa concevet
A-berz ar Speret-Glan.
Hon Autrou a recevsoc'h
Evel ma oe ganet,
Hac en Egypt en heulsoc'h
Pa rancas dî tec'het;
Collet en Jerusalem
Oc'h he glasq he c'hefsoc'h,
Evelse gant ao anquen
Ar-joa a guemesqsoc'h.
Ar re-all goude mervel,
Mar ho deus meritet,
A vez er c'hloar eternel
Gant Doue recevet;
Hoguen c'houi en ho puez
Eürussoc'h eguet-se,
A jouis a Zoue ivez

TE Joseph, celebrent agmina Cœlitum, Te cuncti resonent Christiadum chori; Qui clarus meritis junctus es inclytæ Casto fœdere Virgini.

Almo cùm tumidam germine conjugem Admirans, dubio tangeris anxius, Afflatu superi Flaminis Angelus Conceptum puerum docet.

Tu natum Dominum stringis, ad exteras Ægypti profugum tu sequeris plagas; Amissum Solymis quæris et invenis, Miscens gaudia fletibus.

Post mortem reliquos mors pia consecrat, Palmamque emeritos gloria suscipit; Tu vivens superis par; frueris Deo, Mirâ sorte beatior.

Nobis, summa Trias, parce precantibus, Da Joseph meritis sydera scandere, Ut tandem liceat nos tibi perpetim Gratum promere canticum.

Amen.

℣. Ora pru nobis, beate Joseph.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

*Oremus.*

SAnctissimæ genitricis tuæ sponsi, quæsumus, Domine, meritis adjuvemur, ut quod possibilitas nostra non obtinet, ejus nobis intercessione donetur. Qui vivis et regnas cum Deo Patre in unitate Spiritûs Sancti, Deus. Per, etc.

Couls ac ar sænt en eê.
Dreindet sacr, dre ho veritou
O rei deomp ar pardon,
Grit ma pignimp en eêvou;
Ni ho ped a galon
Ma vezo deomp permetet,
Dilivr diouz peb anvi,
Da jamæs en eürusdet
Cana deoc'h meuleudi.

Amen.

℣. Pedit evidomp, Autrou sant Joseph.

℟. Ma vezimp rentet dîn a bromessaou Jesus-Christ.

*Pedomp Doue.*

AUtrou Doue, ni ho supli, grit ma vezimp sicouret dre veritou ar pried santel eus ho mam sacr ar Verc'hes Vari, evit ma obtenimp, dre voyen he intercession, ar pes na ellomp quet da obteni ac'hanomp hon-unan. Ni her goulen diguenec'h-hu, c'houi pehini a vev hac a rên ur memes Doue gant Doue, etc.

---

*Da vouel an Annonciation e pempet deves varnuguent eus ar mis, e leverrot Gausperou ar Verc'hes a so en fin he Ofiç bras, gant Antifonennou an Azvent evit* Laudes, *ha gant an Antifonen ma d'ar* Magnificat.

*Antiphona.*

GAbriël Angelus locutus est Mariæ, dicens: Ave, gratiâ plena; Domi-

*Antifonen.*

AN ÆL Gabriël a gomsas ous Mari, o lavaret dezi: Me ho salud c'houi pehini so leun a e'hraç, an Autrou so gueneoc'h:

bennigaet

benniguet oc'h dreist an oll merc'hed.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus teurvezet en em c'hrase den ho Map ar Verb eternel en corf ar Verc'hes glorius Vari, pa oe anoncet dezi ar c'helaou-se gant an Æl; accordit deomp, ni ho supli, evel ma credomp ersat eo guir vam da Zoue, ma vezimp sicouret dre voyen he intercession dirac ho majeste. Dre ho memes Map unic, etc.

Evelse bezet grêt.

nus tecum : benedicta tu in mulieribus.

*Oremus.*

DEus, qui de beatæ Mariæ Virginis utero, verbum tuum, Angelo nuntiante, carnem suscipere voluisti; præsta supplicibus tuis, ut qui verè eam genitricem Dei credimus, ejus apud te intercessionibus adjuvemur. Per Dominum, etc. Amen.

---

## EN MIS EBREUL.

***Da vouel sant Marc, er pempet devez varnuguent, e leverrot Gousperou an Ebestel gant an** Alleluia **hac an Oræson-ma.***

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus enoret bras hoc'h evangelist sant Marc, o rei dezan ar c'hraç da brezec ha da scrifa hoc'h Aviel : grit, ni ho supli, ma profitimp ato eus he instruction, ha ma vezimp difennet ato ive gant he oræson. Dre hon Autrou, etc.

*Oremus.*

DEus, qui beatum Marcum Evangelistam tuum evangelicæ prædicationis gratiam sublimâsti; tribue, quæsumus, ejus nos semper et eruditione proficere et oratione defendi. Per Dominum.

---

## EN MIS MAE.

***D'ar Sul quenta eus a vis Maë e solenniser en Querne gouel an Dranslation a Relegou sant Caourintin, hac e vez lavaret Gousperou ur S. Confessour, Escop, gant Oræson S. Caourintin, pehini a gafet en***

*daouseevet a vis Querzu, hac Oræson ar Sul-ma varlerc'h. Caout a reer ivez en decvet devez a vis Here un instruction, evit gouel an Dranslation, pehini a so expliquet eno en ur fæçon profitabl.*

*Da vouel sant Philip ha Iacob, en deiz quenta eus ar mis, leverrot Gausperou an Ebestel gant an Oræson-ma hac an* Alleluia.

*Oremus.*

DEus, qui nos annuâ Apostolorum tuorum Philippi et Jacobi solemnitate lætificas; præsta, quæsumus, ut quorum gaudemus meritis, instruamur exemplis. Per, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini a ro deomp peb bloaz ur sujet a rejouissanç er solennite eus hoc'h ebestel eürus Philip ha Iacob; grit, ni ho supli, evel ma teu ar meritou anezo da rei deomp cals a joa, ma vezimp instruet ive dre ho exemplou. Ar pez a c'houlennomp dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, etc.

*Da vouel an Invantion eus ar Groas (pehini a os eavet dindan an douar euzet gant ar Iudevien) en trede a Vaë, e leverrot ar memes Goasperou hac ar memes Oræson pere sa lequeet da vouel an Exaltation eus ar Groas hanvet gouel ar Groas, pehini so ar pevarzecvet a vis Guengolo, oc'h ajouti aman* Alleluia, Doue ra vezo meulet, *var ar Verset hac an Antifonea pe Recommandation a sa eno.*

*Da vouel an aparition eus a sant Mikaël Arc'hel, en eizvet devez a Vaë, e leverrot ar Gousperou hac an Oræson a so merquet d'ar goael-all a solenniser dezan en navet varnuguent a vis Guengolo, oc'h ajouti aman* Alleluia, Doue ra vezo meulet, *var ar Verset, etc.*

---

## EN MIS MEZEVEN.

*Da voael S. Barnabas, en unneevet eus ar mis-ma, e leverrot Gousperou an Ebestel gant an Oræson-ma.*

*Oremus.*

DEus, qui nos beati Barnabæ

*Pedomp Doue.*

VA Doue, c'houi pehini a seu d'hon rejouissa dre ar meri-

tou hue en intercession eus hoc'h abostol sant Barnabas; accordit deomp trugarezusamant dre an donæson eus ho craç, ar faveuriou pere a c'houlennomp ouzoc'h dreizan. Dre verit hon Autrou, etc.

Apostoli tui meritis et intercessione lætificas; concede propitius, ut qui tua per eum beneficia poscimus, dono tuæ gratiæ consequamur. Per.

---

*Da vouel S. Ian-Vadezour, er pevare deiz varnuguent eus ar mis-ma, e leverrot, ar pevar Salm guenta eus a C'housperou ar Sul, ha da bempet ar Salm bian,* Laudate Domioum, omnes geotes, *a so eno ive.*

*Chabistr bian.*

SElaouit, enesi, ha besit atantif oc'h ma c'hlevet, pobl a ziabel; an Autrou Doue en deveus ma galvet eus a gof va mam, hac en deveus bet memor eus va hano pa edon c'hoaz en he c'hreis.

℟. Graçou da Zoue.

*Capitulum.*

AUdite, insulæ, et attendite, populi de longè: Dominus ab utero vocavit me, de ventre matris meæ recordatus est nominis mei.

℟. Deo gratias.

*Hymn gouel Ian*, var ton, *Sant Caourintin.*

EVit gant ur voez huel
Ma c'hallimp publia
Eus ho puez quer santel
Ar burzudou brassa,
Grit ma vezo effacet,
Sant Ian, ar pec'hejou
Ma'z ê ganto quer souillet
Siouaz! hor musellou.

Unan eus an arc'heles
O tisquen eus an eê,
D'anonç ho quinivelès
D'ho tad a bera Doue,
Hoc'h hano hec ho puez

UT queant laxis,
Resonare fibris
Mira gestorum
Famuli tuorum,
Solve polluti
Labii reatum,
Sancte Joannes.

Nuntius celso
Veniens Olympo,
Te Patri magnum
Fore nasciturum,
Nomen et vitæ

Seriem gerendæ
Ordine promit.

Ille promissi
Dubius superni
Perdidit promptæ
Modulos loquelæ,
Sed reformâsti
Genitus peremptæ
Organa vocis.

Ventris obstruso
Recubans cubili
Senseras Regem
Thalamo manentem,
Hinc parens nati
Meritis uterque
Abdita pandit.

Gloria Patri,
Genitæque proli,
Et tibi compar
Utriusque semper,
Spiritus alme,
Deus unus omni
Tempore secli.
Amen.

℣. Ora pro nobis, beate Joannes-Baptista.

℞. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

Diouz-tu a zisclerias,
Hac en assuras ivez
Penaus e visac'h bras.

D'ar pronessa quel laouen
Evel na gredas quet
Eus ar goms neuse souden
Ho tad a oe privet;
Mæs goude ma oac'h ganet,
C'houi a remas dezan
Ar voez a ioa bet lammet
Hed nao mis digantan.

P'edoc'h er guele memes
A gorf ho mam cuzet,
Er gambr a gorf ar Verc'hes
E santsoc'h Roue ar bed;
Dre'r merit eus he buguel
E tisclerias certen
Traou cuz ha celestiel
An eil mam bac eben.

Gloar deoc'h, o Tad eternel,
Ha d'ho Map anjandret,
Ha dec'h hu, Speret-Santel,
Ar memes gloar bepret:
C'houi n'edoc'h en tri fersoa
Nemet un Doue epquen
Infinit en peb fæçon
A viscoaz da viquen.

Evellen bezet grêt.

℣. Pedit evidemp, sant Ian-Vadezour.

℞. Evit ma vezimp rentet dîn eus a bromessaou J.-C.

*Antiphona.*

PUer qui natus est nobis, plusquàm Propheta est: hic est enim de quo

*Recommandation d'ar* Magnif.

AR buguel pehini a so ganet deomp a so mui eguet profet: rac ema eo an hini pe veus a hini e lavar hor Salver: etre

bugale ar graguez ne deus savet nicun brassoc'h eguat Ian-Vadezour.

Salvator ait : inter natos mulierum non surrexit major Joanne-Baptista.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus rentet deomp an deiz-ma quen enorabl dre ar c'hinivelez eus a sant Ian-Vadezour ; roït d'ho pobl ar c'hraç da gaout ur joa spirituel, hac hor c'hunduit oll entrezomp christenien fidel en hent eus hor silvidiguez eternel. Dre hon Autrou J. C. ho Map unic, etc.

*Oremus.*

DEus, qui præsentem diem honorabilem nobis in beati Joannis Nativitate fecisti, da populis tuis spiritualium gratiam gaudiorum ; et omnium fidelium mentes dirige in viam salutis æternæ. Per. Dominum.

---

*Evit gouel sant Per ha sant Paul, d'an navet devez varnuguent eus a vis Mezeven, e leverrot Gousperou an Ebestel gant an Hymn hac an Oræson a so ama.*

*Hymn gouel Per ha Paul*, var ton, *ar Gananeen.*

C'Houi eo sclerijen ar sclerijen,
Map-Doue, hac hoc'h eus squillet,
Goude chassaal an devalijen,
Ur sclerijen aour dre ar bed,
Oc'h orni dre ur verzerinti
A so quen nobl, quen enorabl,
An êvou en deiz-ma pehini
A ro pardon d'ar re coupabl.

Porzier an eê sant Per, hac ive
Sant Paul doctor ar gentillet,
Barnerien (an eil hac eguile)
Couls ha guir sclerijen d'ar bed,

AUreâ luce et decore roseo, Lux lucis, omne perfudisti sæculum, Decorans cœlos inclyto martyrio, Hâc sacrâ die quæ dat reis veniam.

Janitor cœli, doctor orbis pariter, Judices secli, vera mundi lumina, Per crucem alter, alter ense triumphans,

Vitæ senatum laureati possident.

Unan dre groas, ur all dre gleze
Gant triomph braa so antreet
Er barados, goloet a laure,
O veza ar victoar gounezet.

O felix Roma! quæ tantorum Principum Es purpurata pretioso sanguine; Non laude tuâ, sed ipsorum meritis Excelsis omnem mundi pulchritudinem.

O kear a Rom! c'houi a so eürus,
O veza pourpret ha rusiet
Gant ur goad a so quer precius,
Ho deua an daou bing-ma squillet;
Rac dre veritou quez bras prinset,
Non pas dre ho re hoc'h unan,
Eo e tremenit an oll guenet
Hag an oll gloar eus ar bed-man.

Sit Trinitati sempiterna gloria, Honos, potestas atque jubilatio, In unitate cui manet imperium, Ex tunc et modò per æterna sæcula.

Amen.

Enor ha gloar ra vezo rentet
Gant pep meuleudi da viquen
D'an tri person eveus an Dreindet
Hag a so un Doue hep-muiquen,
Ha pe ouz hini ec'h apparchant,
Pa'z eo an Autrou suuveren,
Ha bremañ hac eternelamant
Beza var ar bed oll o rên.

Evelse bezet grêt.

*Antiphona.*

HOdiè Simon Petrus ascendit crucis patibulum, alleluia; hodiè clavicularius regni gaudens migravit ad Christum: hodiè Paulus Apostolus, lumen orbis terræ, inclinato capite, pro Christi nomine martyrio coronatus est, alleluia.

*D'ar* Magnif., *Antifonen.*

HIrio è pignet Simon Per ouz ar potanç eus ar groas, meulet ra vezo Doue; hirio an hini a zoug alc'houeziou rouantelez an eê a so partiet gant joa da gaout Jesus-Christ. Hirio Paul, abostol, sclerijen ar bed-ma, o veza inclinet ha roet he benn evit an hano a Jesus-Christ, en deveus recevet ar gurunen ar verzer, meulet ra vezo Doue.

| *Oræs. gouel Per ha Paul, Ebest.* | *Oremus.* |
|---|---|
| O Va Doue, pehini hoc'h eus consacret an devez-ma dre ar verzerinti eus hoc'h ebestel sant Per ha sant Paul; grit, ar c'hraç d'hoc'h Ilis da heuli en peh tra an instruction hac ar reglen eus ar re ma e deveus recevet dreizo ar gommançamant eus ar religion. Dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev hac a rên, etc. | DEus, qui hodiernam diem Apostolorum tuorum Petri et Pauli martyrio consecrâsti; da Ecclesiæ tuæ eorum in omnibus sequi præceptum, per quos religionis sumpsit exordium. Per, etc. Amen. |

*Evit gouel sant Jacques, er pempet devez varnuguent a C'houere, e leverrot en fin Gousperou an Ebestel an Oræson-ma varlerc'h ar* Magnificat.

| *Oræson gouel sant Jacques.* | *Oremus.* |
|---|---|
| AUtrou Doue, plijet gueneoc'h beza santificator ha gardien d'ho pobl, evit, dre ar sicour hac an assistanç eus hoc'h Abostol sant Jacques, ma vezimp agreabl deoc'h o regli ersat hor buez, ha ma ho servijimp gant ur speret a beoc'h hac a assuranç. Dre hon Autrou, etc. | ESto Domine, plebi tuæ sanctificator et custos, ut Apostoli tui Jacobi munita præsidiis, et conversatione tibi placeat et securâ mente deserviat. Per. |

*Evit gouel santes Anna, er c'hue'hvet devez varnuguent a C'houere, e quemerrot Gousperou ar Sænteset, pere ne d'int quet guerc'heset, gant an Oræson-ma.*

| *Pedomp Doue.* | *Oremus.* |
|---|---|
| O Va Doue, gant pehini ez ê bet plijet rei ar c'hraç da santes Anna da veitout beza mam d'an hini e deveus ganet ho Map unic; roït deomp ive | DEus, qui beatæ Annæ gratiam conferre dignatus es, ut Genitricis unigeniti Filii tui |

Mater effici mereretur; concede propitius, ut cujus solemnia celebramus, ejus apud te patrociniis adjuvemur. Per.

dre ho madelez ar c'hraç da veza sicouret dirazoc'h dre ar brotection hac an intercession eus an hini ma solemnisomp he gouel. Dre ho memes Map unic Jesus-Christ hon Autrou, pehini a vev hac a rên, etc.

---

## EN MIS EOST.

*Evit gouel sant Laurang, en drevet devez a vis Eost, e leverrot Gousperou ur Merzer, evel a gueffot tuma diaraoc, hac er fin e leverrot an Oræson-ma.*

*Oremus.*

DA nobis, quæsumus, omnipotens Deus, vitiorum nostrorum flammas extinguere, qui beato Laurentio tribuisti tormentorum suorum incendia superare. Per.

*Oræson evit gouel S. Laurang.*

O Va Doue oll-galloudec, grit deomp ar c'hraç, ni ho supli, da vouga ar flammon eus hor viçou, c'houi pehini hoc'h eus roet da sant Laurançan nerz da drec'hi al lesquidinez eus an tân hac ar violanç eus he dourmanchou. Dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, etc.

---

*Evit gouel ar Gurunen, pehini so tronos gouel sant Laurang, e leverrot d'an nosquent memes, couls ha d'an deiz eus ar gouel, Gousperou gouel ar Groas, a so merquet ama varlerc'h en mis Guengolo, hac er fin an Oræson-ma.*

*Oremus.*

PRæsta, quæsumus, omnipotens Deus, ut qui memoriam Passionis Domini nostri Jesu-Christi coronam ejus spineam veneramur in ter-

*Oræson gouel ar Gurunen.*

O Va Doue oll-galloudec, grit ni ho supli, evel ma eoromp var an douar ar gurunen spern eus hon Autrou Jesus-Christ en memor eus he hassion, ma veritimp beza curunet a c'hloar hac a enor ebars an ê gant hor memes Autrou

Jesus-Christ ho Map unic, etc.
Evelse bezet grêt.

tis, ab ipso gloriâ, et honore coronari mereamur in cœlis. Per eumdem, etc.

---

*Evit gouel an Assomption eus ar Verc'hes en eê, er pemzecvet a vis Eost, e leverrot en fin Gousperou ar Verc'hes an Oræson, ar Recommandation hac ar Verset-ma.*

℣. Ar Vam santel da Zoue so exaltet ha savet.

℟. Dreist ar c'heuriou eus an Ælez en rouantelez an eê.

℣. Exaltata est Sancta Dei Genitrix.

℟. Super choros Angelorum ad cœlestia regna.

*Recommondation d'ar* Magnifi.

Hirio ê pignet ar Verc'hes Vari en eê; en em rejouissit, abalamour ma idi o rên gant Jesus-Christ epad an eternitee.

*Antiphona.*

Hodiè Maria cœlos ascendit: gaudete, quia cum Christo regnat in æternum.

*Oræson gouel an Assomption.*

AUtrou Doue, pardonit, ni ho supli, ho fec'hejou d'ho servijerien indîn ma'z omp, evit d'ar fin, ec'his na ellomp quet plijout deoc'h dre hon actionou hon-unan, ma vezimp sauveteet dre an intercession eus ar Vam ho Map hon Autrou. Dre hor memes Autrou, etc.
Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

FAmulorum tuorum, quæsumus, Domine, delictis ignosce, ut qui tibi placere de actibus nostris non valemus, genitricis Filii tui Domini nostri intercessione salvemur. Per, etc.
Amen.

*Evit gouel S. Berthele, ar pevare devez varnuguent a Eost, e quemerrot Gousperou an Ebestel.*

| *Oremus.* | *Oræson gouel S. Berthele.* |
|---|---|
| OMnipotens sempiterne Deus, qui hujus diei venerandam sanctamque lætitiam in beati Apostoli tui Bartholomæi festivitate tribuisti, da Ecclesiæ tuæ, quæsumus, et amare quod credidit, et prædicare quod docuit. Per, etc. | O Va Doue oll-galloudec hac eternel, pehini hoc'h eus rentet an deiz-ma venerabl dre ar rejouissanç santel ha solennel eus a vouel hoc'h abostol S. Berthele; grit, ni ho supli, ar c'hraç d'hoc'h Ilis da garet ar pez en deveus credet, ha da brezec ar pez en deveus desquet. Dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, etc. Evellen bezet grêt. |

*Evit gouel S. Lois, Patron a Franç, e leverrot Gousperou ar Confessoret pere ne d'int quet Esqueb.*

| *Oremus.* | *Pedomp Doue.* |
|---|---|
| DEus, qui beatum Ludovicum, confessorem tuum, de terreno regno ad cœlestis regni gloriam transtulisti; ejus, quæsumus, meritis et intercessione regis regum Jesu-Christi Filii tui facias nos esse consortes. Per. | O Va Doue, pehini hoc'h eus great d'ho confessor S. Loïs tremenet eus a rouanteles an douar d'ar c'hloar eus a rouantelez an eê; grit, ni ho supli, dre voyen he veritou hac he intercession, ma hor bezo pers et c'hloar eus a Roue an oll rouanez J.-C. ho Map. Dre ar memes J.-C., etc. Evelse bezet grêt. |

## EN MIS GUENGOLO.

*Evit gouel an Nativite pe ar C'hinivelez eus ar Verc'hes, en eizvet eus ar mis, e leverrot d'ar Magnificat ar Recommandation hac an Oræson-ma.*

| *Antiphona.* | *Antifonen.* |
|---|---|
| NAtivitas tua, Dei Genitrix | HO nativite, o Guerc'hes sacr, mamm da Zoue, a deveus |

ammoncet ur joa bras d'ar bet universel ; rac ac'hanoc'h-hu ezêbet savet an heol a justiç J.-C. hon Doue, pehini oc'h hon dilivra diouz ar valediction, en deveus roet deomp ar benediction, hac o renta confus ha mezec ar maro, en deveus acquisitet deomp ar vuez eternel.

Virgo, gaudium annuntiavit universo mundo : ex te enim ortua est sol justitiæ Christus Deus noster, qui solvens maledictionem, dedit benedictionem, et confundens mortem, donavit nobis vitam sempiternam.

*Oræson gouel an Nativite.*

AUtrou Doue, accordit, ni ho supli, an donæson eus ho graç celestiel! d'ho servijerien indîn ma'z omp, evit d'ar fin, evel ma hon eus recevet ar gommançamant eus hor silvidiguez er c'hinivelez eus ar Verc'hes sacr, ma recevimp an augmentation a beoc'h er solennite eus a vouel he nativite. Dre hon Autrou, etc. Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

FAmulis tuis, quæsumus, Domine, cœlestis gratiæ munus impertire, ut quibus beatæ Virginis partus exstitit salutis exordium, Nativitatis ejus votiva solemnitas pacis tribuat incrementum. Per.

---

*Evit gouel an hano eus ar Verches Vari, pehini a vez solenniset d'ar Sul varlerc'h gouel he Nativite, e leverrot he Gousperou gant Oræson-ma, goude pehini e leverrot ive Oræson ar Sul, ha d'ar* Magnificat *e leverrot an Antijonen* Sancta Maria, succurre, *pehini so er gommemorationou commun dirac Compltdou ar Sul.*

*Oræson gouel an hano a Vari.*

OVa Doue oll-galloudec, accordit, ni ho supli, ar c'hraç d'ho c'hristenien fidel, pere ho deveus au eur hac ar joa da veza dindan an hano hac ar brotection eus ar Verc'hes glorius Vari, ma

*Oremus.*

COncede, quæsumus, omnipotens Deus, ut fideles tui, qui sub sanctissimæ Virginis Mariæ nomine et pro-

tectione lætantur, ejus piâ intercessione à cunctis malis liberentur in terris, et ad gaudia æterna pervenire mereantur in cœlis. Per.

vezint dre voyen he intercession dilivret diouz peb droug var an douar, ha ma veritint erruout er joaüsdet eternel ebars an eê. Dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini a vev hac a ren gueneoc'h, etc. Evelse bezet grêt.

---

*Evit gouel ar Groas pe an Exaltation anezi, er pevarzecvet a Vengolo (pa oe tennet a dre daouarn an infidelet hac enoret gant pomp), e leverrot ar pevar Salm guenta eus a C'housperou ar Sul, ha da bempet ar Salm bian* Laudate Dominum, omnes gentes, *hag an Hymn* Vexilla Regis, *pehini a gueffot eno ive etouez Hymnoa ar Sulίou.*

℣. Hoc signum crucis erit in cœlo.

℟. Cùm Dominus ad judicandum venerit.

℣. Ar sin-ma eus ar groas a vezo en eê.

℟. Pa deui an Autrou d'hor barn.

*Antiphona.*

O crux benedicta, quæ sola fuisti digna portare regem cœlorum et Dominum. Alleluia.

*Recommandation d'ar Magn.*

O croas vennignet, pehini hepquen a so bet dîn da zouguen Roue an eêvou, hon Autrou. Meulet ra vezo Doue.

*Oremus.*

DEus, qui nos hodiernâ die exaltationis sanctæ Crucis annuâ solemnitate lætificas: præsta, quæsumus, ut cujus mysterium in terrâ cognovimus, ejus Redem

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pehini a zeu hirio d'hon rejouissa dre ar solennite annuel eus a exaltation ar Groas santel; grit, ni ho suph, ma veritimp caout en eê ar pris eos a redamtion an hini, pe veus a bini i hon eus anavezet ar mystér var an douar. Dre hor memes Autrou J.-C. ho Map unic, pehini

| | |
|---|---|
| hini a vev hac a rên gueneoc'h ha gant ar Speret, etc. Evelse bezet grêt. | tionis præmia in cœlo mereamur. Per eumdem, etc. |

## INSTRUCTION EVIT GOUEL

### *Sant* Mikeal, *Arc'hel, an navet devez var-nuguent eus a vis Guengolo.*

AN hano-ma (*Mikeal*) a sinifi (*piou so henvel ouz Doue?*), abalamour, pa fallas da Lucifer (pehini oa er gommançamant ar c'haëra Æl) beza henvel ouz Doue ha pignat queu huel hac en, ma resistas outan sant Mikeal o lavaret ar e'homsou-ma (*Piou so henvel ouz Doue?*); ha neuse souden e oe precipitet Lucifer eus an eê bete gouelet an ifern assambles gant an ælez all he gousortet, pere a ÿoa en em renquet a un tu ganta da gombati ouz an Arc'hel sant Mikeal hac ouz an Ælez mad all, pere ho zrec'has oc'h en em soumeti oll da Zoue gant ho c'habiten sant Mikeal. Dre ar superbite hac an orgouil eta eo en em gollet Lucifer hac he Ælez revoltet, pere so rentet brema diaoulou dre ar pec'het-se; eleac'h er c'hontrol ma'z eo em sauveteet sant Mikeal hac an Ælez mad all dre an humilite hac ar soumission, evit rei deomp da entend e vezimp collet ive mar bezomp superb hac arogant, hac e vezimp salvet mar bezomp douç hac humbl e galon evel an Ælez santel.

Peguement bennac ma'z eo galvet ar gouel-ma gouel sant Mikeal, abalamour ma'z eo ar Prinç eus an Ælez santel, e solennisomp couscoude hirio ive gouel an oll Ælez assambles, rac ma aparchantont ouz an Ilis ha ma ho deveus J-C. evit pen couls hac an dud, ha ma jonissont eus ar memes eürusdet pehini a esperomp-ni da gaout en ho c'hompagnunez. Un interest bras hon eus da veza devot da sant Mikeal, abalamour ma'z eo ar protectour general eus an Ilis catholic, ha particulieramant eus ar rouan-

jelez a Franç, ha ma'z eo etahlisset gant Doue var hon eneou da boeza hon droug hac hor mad: ha d'hon diguemeret er sorti euz a vuez ar bed-ma, evit hor presanti dirac an tribunal eus hor barner souveren da receo hor setanç diveza. Pedomp-en't a d'hon assista favorablamant er moment terrubl-se; ha rac-se e ven avis deoc'h da lavaret bemdez devotamant ho *Confiteor* evit eu em recommandi d'an Autrou S. Mikeal Arc'hel, ha da dostat, mar guillit, ouz ar aacramanchou, en enor dezan hirio hac er gouel all pehini en deveus en eizvet dez a vis Mae. Hac evit solennisa ersat ar gouel ma couls ha gouel an Ælez-Gardien hervez intantion an Ilis, e tleomp, da guenta, trugarecat Doue eus ar victor en deveus grêt da sant Mikeal ha d'an Ælez all da c'hounit var Lucifer ha var an oll zerevent, hac eus ar vadelez pehini en deveus da zigaç an Ælez santel-se da renta servij deomp ha d'hor aicour da c'hounit ar memes victor, ha da acquisita ar memes eürusdet eveldo: d'an eil, lacat hor poan da imita ar garantez, an humilite hac an obeissanç, ho deveus d'hor servija, peguen indin bennac omp: ha d'an trede, diouall na zeuemp d'ho c'hontristi oc'h offansi Doue en ho fresanç.

---

*Evit Gousperou sant* Mikeal Arc'hel, *e quemerrot ar pevar Salm quenta eus a C'housperou ar Sul, ha da bempet ar Salm* Confitebor tibi, Domine, in toto corde meo, *pehini so da zicez a.*

*Capitulum.*

SIgnificavit Deus quæ oportet fieri citò, loquens per Angelum suum servo suo Joanni, qui testimonium perhibuit Verbo Dei, et testimonium Jesu-Christi quæcumque vidit. ℟. Deo gratias.

*Chabistr bian.* Apocalyps.

DOue en deveus discleriet an traou pere so ret a c'hoarvezout, ocoms dre voyen he Æl ouz he servijerien, pehini var quement en deveus guelet, en deveus rentet da gonis Doue un desteni, pehini eo testeni J.-C.
℟. Graçou da Zoue.

***Hymn evit Gousperou sant Mikeal:*** var an ton, *goude beza communiet*, pe *Samaritanen.*

O Sclerdet ho Tad, va Jesus,
Buez ha nerz hon eneou,
En presanç hoc'h Ælez eürus,
A galon hac a c'henou
E canomp deoc'h meuleudiou;
Hac e respontomp ivez
An eil coupl ouz ho c'hanticou
Oc'h unissa hor mouez.

Leun a ur respet santel
E veulomp ar soudarded
Eus hoc'h arme celestiel,
An oll Ælez benniguet,
Dreist pep tra an Arc'hel eürus
Sant Mikeal ho c'habiten,
Pini gant ur nerz vertuzus
A flastr da Satan he ben.

Pellaït dre voyen he sicour,
Jesus hon roue deboner,
Quement a fell d'hon adversour
En hon enep da ober;
Hac o veza gueneoc'h rentet
Pur a gorf hac a ene,
Dre drugarez en hon andret
Grit ma erruimp en eê.

Gant ur voez leun a veuleudi
Canomp gloar da Zoue an Tad,
Canomp gant ar memes dudi
Gloar da Jesus-Christ he Vap;
Canomp gloar d'ar Speret-Santel,
Tri ferson en un Doue epquen,
Hac a so ive eternel
A viscoaz da virviquen.

Amen.

℣. Dirac an Ælez e canin meuleudi dec'h, va Doue.

Tibi, Christe, splendor Patris, vita, virtus cordium, In conspectu Angelorum votis, voce psallimus; Alternantes concrepando, melos damus vocibus.

Collaudamus venerantes omnes cœli milites, Sed præcipuè Primatem cœlestis exercitûs Michaëlem in virtute conterentem Zabulum.

Quo custode, procul pelle, Rex Christe piissime, Omne nefas inimici; mundos corde et corpore Paradiso redde tuo nos solâ clementiâ.

Gloriam Patri melodis personemus vocibus; Gloriam Christo canamus, gloriam Paracleto, Qui trinus et unus Deus exstat antè sæcula. Amen.

℣. In conspectu Angelorum psallam tibi, Deus meus.

℟. Adorabo ad templum sanctum tuum et confitebor nomini tuo.

℟. En ho templ santel hoc'h adorin, hac e veulin hoc'h hano.

*Recommandation d'ar* Magnificat.

PRinceps gloriosissime, Michaël Archangele, esto memor nostri; hìc et ubiquè semper precare pro nobis Filium Dei. Alleluia, alleluia.

O Princ glorius meurbet, sant Mikeal Arc'hel ho pêt memor ac'hanomp, ha pedit Map Doue aio evidomp aman hac en peb leac'h. Doue ra vezo meulet. Doue ra vezo meulet ha trugarequeet.

*Oremus.*

DEus, qui miro ordine Angelorum ministeria hominumque dispensas; concede propitius, ut à quibus tibe ministrantibus in cœlo semper assistitur, ab his in terrâ vita nostra muniatur. Per. etc.

*Pedomp Doue.*

MA Doue, c'houi pehini gant un urz admirabl a regl hoimplij hac ho servij d'an Ælez ha d'an dud, accordit deomp dre ho trugarez ar c'hraç ma teui ho servijerien an Ælez, pere a so bepret oc'h assista dirazoc'h en eê, d'hon proteji ha d'hon preservi endra vezimp en buez var an douar. Quement-se a c'houlennomp ouzoc'h, etc.

---

## EN MIS HERE.

*Instruction evit an oll Ælez, particulieramant evit an Ælez-Gardien, a so ho gouel an eil deiz a vis Here.*

BEza e c'hellomp consideri daou dra en Ælez santel: ar pez ma'z int dirac Doue, hac ar pez ma'z int en hon andret. Beza ez eus ur gantite vras a Ælez, hac int partajet en nao c'heur, pe mar de guell gueneoc'h, en nao renq. Ar re guenta hac ar re huela eo ar Cherubinet, an eil re eo ar Seraphinet, an trede re eo an Tronet, ar pevare re eo ar Principautet, ar pempet re eo ar Puissançou, ar c'huec'hvet re eo an Dominationou, ar seizvet re eo

ar Vertuziou an evou, an eizvet re eo an Arc'helez hac an navet re eo an Ælez. Oll e velont Doue, her c'haront, hen adoront ha ne baouesont oc'h he veuli; soumetet hac obeissant d'he oll urziou, e reont gant ur pres hac un ardeur bras quemeot a blij ganta da c'houre'hemen dezo evit silvidiguez an dud hac evit gonarnamant ar bed universel.

Doue en deveus roet dezo un desir ardant evit silvidiguez an dud pere a oaoot erfat a so destinet da jouissa eus ar memes eürusdet ganto. Quemeret a reont perz en hon oll interest; en em afflija a reont n velet hor pec'hejou hac hor miseriou; en em rejouissa a reont oc'h hor guelet o chenj a vuez hac oc'h en em sauvetei; offra a reont da Zoue hor pedennou, he bidi a reont evidomp ive, hac e rebarbont ouz aversourien hor silvidiguez.

Ar re anezo a c'halver Ælez-Gardien, da bere en deveus Doue roet urz d'hor miret, ho deveus ur sourci particulier ac'hanomp. Peb den en deveus he Æl-Gardien pehini a zalc'h compagnunez dezan partout ha ne baouez ouz he zifen, oc'h he breservi diouz an daojerou, oc'h he sicour en dentation, oc'h he gundui hac oc'h he gusulia en peb izom.

Just eo'ta e respetemp hac e caremp ar sperejou eürus-ma, pere so quement a brincet en palæs Doue, hac e quemerremp couraij d'en em renta dîn da veza eürus en ho c'hompagnunez unan an deiziou-ma. Just eo deomp ho zrugareeat eus ho assistanç, ho fidi d'hor sicour ato ha lacat hor poan d'ho imita en ho furete hac en obeissanç pront ha joayus da ober volontez Doue, ha eaout cals a respet an eil re evit ho hentez ac'hanomp, pa en deveus pep hini un Æl en he guichen oc'h he zioual. Tu-ma diaraoe varlerc'h an devotion d'ar Vere'hes, e queffot ur fæçon profitabl da exerci an devotion en andret an Æl-Gardien. Gousperou an Ælez-Gardien ho deveus ar memes Salmou evel re sant Mikeal.

*Capitulum.*

Eccè ego mittam Angelum meum qui præcedat te et custodiat in viâ, et introducat in locum quem paravi : observa eum et audi vocem ejus.

℟. Deo gratias.

*Chabistr bian. Eccl. 23.*

Chetu me o caç ma Æl deoc'h evit ma querzo en ho raoc ha ma ho tivouallo en ho c'hent ha ma raï deoc'h autren er plaç pehini am eus preparet evidoc'h : respetit en, clevit ouz he vouez hac he inspiration.

℟. Graçou da Zoue.

Custodes hominum psallimus Angelos, Naturæ fragili quos Pater addidit Cœlestis comites, insidiantibus Ne succumberet hostibus.

Nam quòd corruerit proditor Angelus, Concessis meritò pulsus honoribus, Ardens invidiâ pellere nititur Quos cœlo Deus advocat.

Hùc, custos igitur pervigil, advola, Avertens patriâ de tibi creditâ Tàm morbos animi quàm requiescere Quidquid non sinit incolas.

Sanctæ sit Triadi laus pia jugiter, Cujus perpetuò numine machina Triplex

Cana reomp meuleudi
D'hon Ælez-Gardien,
Pere so roet d'omp-ni
Gant Doue d'hon difen,
Gant aon na vemp trec'het,
Evel ma'z omp frajil,
Gant an drougou speret
Pere a so subtil.

Rac o veza chasseet
An treitour Satanas
Eus ar guir eürusdet,
Evel ma veritas;
Ec'h essa gant avi
Hor priva eus an eê,
Da vont da pehini
Omp galvet gant Doue.

Deut eta d'hor sicour,
Gardien vigilant,
Enep hon adversour
Hed ar vuez presant;
Distroït diouzomp
Clenvejou ar pec'het,
Ha quement a ra deomp
Coll repos ar speret.

Ra vezo da viquen
An Dreindet sacr meulet,
Pehini hep muiquen
A c'honaru an oll bet,

Ha pe veus a hini
E ran ar c'hloar ive
A viscoaz hac e raï
Hed an eternite.

Evelse pezet grèt.

℣. Dirac an Ælez e canin meulendi deoc'h, va Doue.

℟. En bo templ santel hoc'h adorin hac e veulin hoc'h hano.

*Antifonen d'ar* Magnificat.

HOn Ælez santel Gardien, hon difennit er bresel a ra deomp adversourien hon eneou, evit na daïmp quet da goll er varnediguez terrubl a Zoue.

*Pedomp Doue.*

MA Doue, c'houi pehini dre ur brovidanç admirabl a bris digaç hoc'h Ælez saotel d'hor miret, grit deomp ar c'hraç, ni ho supli, ma vezimp difennet aıo dre ho frotection ons hon adversourien, ha ma en em rejouissimp assambles ganto en eürusdet eternel. Ar pez a c'houlennomp ouzoc'h dre verit ho Map quer Jesus Christ hon Autrou, etc.

hæc regitur, Cujus in omnibus regnat gloria sæculis.

℣. in conspectu Angelorum psallam tibi, Deus meus.

℟. Adorabo ad templum sanctum tuum, et confitebor nomini tuo.

*Antiphona.*

SAncti Angeli, custodes nostri, defendite nos in prælio, ut non pereamus in tremendo judicio.

*Oremus.*

DEus, qui ineffabili providentiâ sanctos Angelos tuos ad nostram costodiam mittere digneris; largire supplicibus tuis, et eorum semper protectione defendi, et æternâ societate gaudere. Per Dominum, etc.

---

*Evit ar Solennite eus ar Rosera pehini a vez celebret er Sul quenta eus a vis Here, e leverrot Gousperou ar Verc'hes eleac'h Gousperou ar Sul, pe veus a hini e reot memor epquen, o lavaret ar Verset hac an Oræson eus ar Sul se varlerc'h Oræson ar Solennite-ma.*

℣. Plijet gueneoc'h ma hol ℣. Dignare me

laudare te, Virgo sacrata;

℟. Da mihi virtutem contrà hostes tuos.

menlin, Guerc'hes sacr.

℟. Ha roït d'in vertuz a-enep hoc'h adversourien.

*Antiphona*

Beatam me dicent omnes generationes, quia ancillam humilem respexit Deus.

*Antifonen d'ar* Magnificat.

Eürus em lavaro an oll nationou, abalamour ma en deveus prijet Doue sellet ouz he servijeres indîn ma'z oun-me.

*Oremus.*

DEus, cujus Unigenitus per vitam, mortem et resurrertionem suam nobis salutis æternæ præmia comparavit; concede, quæsumus, ut hæc mysteria sanctissimo beatæ Virginis Mariæ Rosario recolentes, et imitemur quod continent, et quod promittunt assequamur. Per eumdem, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, pa en deveus ho Map unic preparet deomp ar pris eus ar silvidiguez eternel dre voyen he vuez hac he varo hac he resurrection; ni ho supli, evel ma henoromp ar memorens ar mysterion ma dre ar Rosera santel eus ar Verc'hes glorius Vari; grit deomp ar c'hraç da imita ar pez so comprenet enno, ha da acquisita ar pez a brometont. Dre ar memes Jesus-Christ hon Autrou, pehini a vev hac a ren gueneoc'h ha gant ar Speret-Santel, etc.

---

*Evit gouel sant Frances, ar pevare devez a vis Here, e leverrot Goueperou ar Confessoret santel, pere ne d'int bet na Pabet nac Esqueb, gant an Oræson-ma.*

*Oremus.*

DEus, qui Ecclesiam tuam beati Francisci meritis fœtu novæ prolia amplificas: tribue nobia ex ejus imitatione terrena despicere et

*Pedomp Doue.*

O Va Doue, c'houi pehini a zeu da amplifia hoc'h Ilis, o rei dezi un aeurt nevez a vugale dre veritou sant Frances; grit deomp ar c'hraç d'he imita, o tisprijout an traou terrien, ha roït deomp ar joa da veza parti-

cipant ato eveldan en ho tonœ-sonou celestiel dre voyen hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev hac a ren, etc.

cœlestium donorum semper participatione gaudere. Per Dominum, etc.

*Evit Gouel an Evangelist sant Lucas, en triseves a viz Here, e leverrot Gousperou an Ebestel.*

*Oræson gouel sant Lucas.*

Autrou Doue, ni ho supli, ma intercedo evidomp dirazoc'h sant Lucas hoc'h evangelist, pehini en deveus douguet mortification ar groas var he gorf evit enori hoc'h hano. Ni er goulen dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev hac a ren ur memes Doue, etc.

*Oremus.*

Interveniat pro nobis, quæsomus, Domine, sanctus tuus Lucas Evangelista, qui crucis mortificationem jugiter in suo corpore pro tui nominis honore portavit. Per Dominum, etc.

*Evit Gouel sant Simon ha sant Jud, livirit Gousperou an Ebestel pere so diaraoc gant an Oræson-ma.*

*Oræson gouel sant Simon ha sant Jud.*

O Va Doue, pehini hoc'h eus grêt deomp ar c'hraç da eruout gant an anaoudeguez eus hoc'h hano dre voyen hoc'h ebestel eürus; grit ma teuimp oc'h en em avanç er vertuz, da celebri ar c'hloar eternel eus ho sænt Simon ha Jud, hac hoc'h he celebri, ma profitimp ato mui ouz vui en hor silvidiguez. Dre hon Autrou Jesus-Christ, etc.

Deus, qui nos per beatos Apostolos tuos ad agnitionem tui nominis venire tribuisti: da nobis sanctorum tuorum Simonis et Judæ gloriam sempiternam et proficiendo celebrare, et celebrando proficere. Per Dominum, etc

## En MIS DU.

*Evit gouel an oll-Sænt hac he eizvet, e quemerrot ar Salmou a so merquet evit Gousperou ar Verzerien, gant an Hymn hac an nemorant-all a so ama.*

## *Instruction evit gouel an oll-Sænt.*

AN Ilis a celebr ar gouel ma gant ur solennite vras, abalamour ma compren an oll gouelIou all, ha ma'z eo an imaij eus ar gouel eternel a celebr Doue he-unan en eê gant oll-sænt. An intantionou p'evit re eo instituet gant gouel an oll-sænt, ha pere a dleomp da gaout ive evit he solennisa erfat, eo: 1. evit enori ar sænt, quen ar re so anavcset, quen ar re ne d'int quet, pere n'ho deveus gouel particulier ebet epad ar bloaz; 2. evit repari dre ar solennite-ma ar mancamanchou pere hor be coumetet er gouelIou all epad ar bloaz; 3. evit renta graçou da Zoue eus a guement faver en deveus great d'an eneou eürus; 4. evit tenna mui a c'hraçou varnomp hon-unan oc'h implijaive mui a intercessouret evidomp dirac Doue; ha d'ar pempet, evit en em excita da bratica gant mui a gouraij ar vertuz dre guement a exemplou mad unisset assambles eus a bep seurt oad tud, a bep sex hac a bep condition, ha dre ar guel eus ar recompanç pe vens a hini e jouissont brema; hac ar pez so capabl d'hon excita da heul ho exempl, eo consideri penaus ar sænt a voa sempl eveldomp-ni, sujet d'ar memes tentationou ha d'ar memes difficulteou, hac ez oinp memprou eus ar memes corf, pehini eo an Ilis, animet gant ar memes speret, fortifiet gant ar memes sicour ha gant ar memes graçou, instruet gant ar memes mestr, ha galvet d'ar memes recompanç eus ar barados.

*An Hymn evit gouel an oll-Sænt*, vara an ton latin.

| | |
|---|---|
| CHriste Redemptor omnium, conserva tuos famulos, beatæ semper Virginis placatus sanctis precibus. | JEsus-Christ, Redamtor an oll,<br>Hor c'honservit na daïmp da goll;<br>O veza douç ouzomp rentet<br>Dre beden ho Mam guerc'h bepret. |
| Beata quoque agmina cælestium Spi- | Ha c'houi compagnunez-santel<br>A sperejou celestiel, |

Pellait divarnoimp peb seurt drouc
Quen c'hoarvezet quen da c'hoarvout.

Profedet un Doue eternel,
Ha c'houi d'hon Autrou ebestel,
Ni ho supli dre ho requet,
Grit ma vezimp un dez salvet.

C'huui merzerien victorius,
Ha confessoret glorius,
Grit dre voyen ho pedennou
Ma pigoimp guenec'h en êvou.

Banden santel a verc'heset,
A venec'h hac eremitet,
Oll sænt ha sænteset eürus,
Grit ma zaïmp ive gant Jesus.

Chasseit an oll dud infidel
A douez ar gristenien fidel,
Ma rentimp ar veuleudi dlet
Da Jesus-Christ hep tard ebet.

Enor ha gloar da Zoue an Tad
Hac assambles da Zoue ar Map,
Ha d'ar Speret-Santel ive,
A hed an oll eternite.

Evellen bezet grêt

℣. Ar sænt a lammo gant ar joa er c'hloar.

℟. Ur rejouissanç vras a vezo ganto en ho reposvan eternel.

rituum, præterita, præsentia, futura mala pellite.

e

Vates æterni Judicis, Apostolique Domini, suppliciter exposcimus salvari vestris precibus.

Martyres Dei inclyti, Confessoresque lucidi, vestris orationibus nos ferte in cœlestibus.

Chori sanctarum Virginum Monachorumque omnium, simul cum Sanctis omnibus consortes Christi facite.

Gentem auferte perfidam credentium de finibus, ut Christo laudes debitas persolvamus alacriter.

Gloria Patri ingenito, ejusque Unigenito, unâ cum Sancto Spiritu, in sempiterna sæcula. Amen.

℣. Exultabunt sancti in Domino.

℟. Lætabuntur in cubilibus suis.

*Recommandation d'ar* Magnifi.

ÆLez, arc'helez, tronou ha dominationou, vertuziou an êvou, cherubinet ha seraphinet, patriarchet ha profedet, doctoret santel eus al lesen,

*Antiphona.*

ANgeli, Archangeli, Troni et Dominationes, virtutes cœlorum, Cherubim atque Se-

raphim, Patriarchæ et Prophetæ, sancti legis Doctores, Apostoli, omnes Christi Martyres, sancti Confessores, Virgines Domini, Anachoretæ, Sanctique omnes, intercedite pro nobis.

etestel, oll verzerien J.-C., confessoret santel, guerc'heset hon Autrou, ermitet ha quenient sænt ha sænteset a so er barados, plijet guenenc'h intercedi evidomp dirac Doue.

*Oremus.*

OMnipotens sempiterne Deus, qui nos omnium Sanctorum tuorum merita sub unâ tribuisti celebritate venerari; quæsumus ut desideratam nobis tuæ propitiationis abundantiam, multiplicatis intercessoribus, largiaris. Per Dominum, etc.

*Pedomp Doue.*

O Va Doue oll-galloudec hac eternel, pehini hoc'h eus grêt deomp ar chraç da enori ar meritou eus hoc'h oll sænt dindan ur memes solennite; squillit varnomp, ni ho supli, an abondanç a zesiromp eus ho trugarez en consideration eus an niver bras-se a intercessouret. Ar pez a c'houlennomp ouzoc'h dre verit ho Map quer J.-C. hon Autrou, pehini a vêv hac a ren gueneoc'h assambles gant ar Speret-Santel en un Doue.

---

*Evit gouel an Anaon eus ar Purgator, an eil deiz eus ar mis Du, galvet gant an Ilis deiz ar gommemoration eus an oll Anaon fidel decedet, en fin Gousperou an oll-Sænt, pe mar guerru gouel an oll-Sænt da Sadorn, en fin Gousperou ar sul varlerc'h e vez lavaret Gousperou an Anaon, pere a gueffot ama araoc ar seiz Salm a binijen.*

INSTRUCTION EVIT GOUEL AN ANAON.

AN Ilis e deveus destinet un devez particulier da bidi evit ar re varo, evit procuri dezo ur soolajamant general, bac e deveus choaset evit an effet-se tronoa gouel an oll-Sænt, evit disquez an union a so etre an oll memprou eus an Ilis guirion. Ar gristenien fidel pere a so en eê, er purgator ha var an

douar, a so tout memprou eus an Ilis guirion. Galvet int oll d'an eürusdet eternel. An teir Ilis-ma ne reont nemet unan dindan ar memes pen Jesus-Christ. An Ilis a so var an douar a zeu d'en em gouraji da veritout ar memes eürusdet, oc'h en em rejouissa deiz gouel an oll-Sænt, abalamour ma jouis ar Sænt dija eus an eürusdet-se, hac e fell dezi he frocuri ive d'an Ilis a so er purgator, dre ar pedennou pere a ra antronos evit an eneou a so arretet eno er poaniou.

Intantion an Ilis eo'ta ma pedemp Doue tronos gouel an oll-Sænt evit an oll eneou eus ar purcator en general, ha ma reservemp da zeiziou all hor pedennou particulier evit hor c'herent hac hor mignonet pere so maro; rac an deiz-ma so destinet d'ar pedennou general-se evit an Anaon, evel ma'z eo destinet an deiz diaguent da celebri ar gouel eus an oll-Sænt en general, ha non pas eus a ur sant epquen en particulier. Ha rac-se evit en em gooformi da speret an Ilis, e tleit pedi da vouel an Anaon, non pas epquen evit ho querent hac ho mignonet, mæs evit an oll Anaon en general. Dre ar pedennou-se ec'h ententomp ive ar sacrifiç divin eus an Oferen, pehini eo an excellanta peden; hac ec'h aller ouzpen soulaji an Anaon eus ar purgator dre ar iun, an alusen hac an œuvrou mad all a rer evito, daoust pe seurt œuvrou mad all e c'hallent beza.

---

*Evit gouel sant Martin Escop ha confessor, en unnecvet devez eus ar mis Du, e quemerrot Gousperou ar Confessoret Pontif, gant an Oræson-ma varlerc'h.*

| *Pedomp Doue.* | *Oremus.* |
| --- | --- |
| O Va Doue, c'houi pehini a vel penaus ne ouffemp quet subsista dre hor vertuz hon unan, grit dre ho madelez ma vezimp goarantisset, dre voyen an intercession a sant Martin ho | DEus, qui conspicis quia ex nullâ nostrâ virtute subsistimus, concede propitius, ut intercessione beati |

Martini Confessoris tui atque Pontificis contrà omnia adversa muniamur. Per Dominum, etc.

confessor hac ho pontif, euep quement seurt adversite a erruo gueneomp. Dre verit hon Autrou Jesus-Christ, ho Map unic, pehini, etc.

*Da vouel santes Aseliç, Guerc'hes ha Merzeres, er c'henta deiz varnuguent, ha da vouel santes Catel, Guerc'hes ha Merzeres ive, er pempet deiz varnuguent eus ar mis Du, quemerit Gousperou ar Guerc'heset gant an Oræson a so eno evit gouel ur Verc'hes Merzeres.*

*Evit gouel an Dedi eus an Ilis catedral a Guemper Caourintin, er c'huec'hvet varnuguent eus ar mis Du, e quemerrot Gousperou an Dedi eus an Ilis, gant an Oræson a so eno. Hoguen en escoptiou-all, mar reer d'an deiziou-ma Ofiç sant Per, Merzer, e vezo lavaret Gousperou ur sant Merzer het-a-het.*

*Evit Gouel sant Andre, en tregontvet deves eus ar mis Du, e quemerrot Gousperou an Ebestel het-a-het, gant an Oræson-ma.*

*Oræson gouel sant Andre.*

Majestatem tuam, Domine, suppliciter exoramus; ut sicut Ecclesiæ tuæ beatus Andreas Apostolus extitit prædicator et rector, ita apud te sit pro nobis perpetuus intercessor. Per Dominum nostrum, etc.

AUtrou Doue, ni a supli humblamant ho majeste, evel ma e deveus bet hoc'h Ilis an abostol sant Andre evit predicator hac evit conductor, ma hor bezo en ive ato evit intercessour dirazoc'h. Dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini a vev hac a ren en un Doue epquen gueneoc'h ha gant ar Speret-Santel, etc.

## EN MIS QUERZU.

*Evit gouel ar Conception eus ar Verc'hes sacr, en eizvet eus ar mis-ma, e quemerrot Gousperou ar Verc'hes, gant ar Recommandation hac an Oræson eus a vouel he Nativite a so en mis Guengolo, nemet ma lequeot er guer-ma* Conception *eleac'h ar guer* Nativite *a so eno.*

*Evit gouel sant Caourintin, en daouzecvet a vis Querzu, e leverrot Gousperou ur sant Conf. Pontif.*

*Oræson gouel S. Caourintin.*

AUtrou Doue, roït deomp ho craç en abondanç, ni ho supli; evit d'ar fin, evel ma celebromp ar memor eus ho confessor ha pontif eürus sant Caourintin, ma hor bezo ar joa da veza sicouret ganta evit ar vuez presant hac evit an hini da zonet. Ar peza c'houlennomp dre hon Autrou Jesus-Christ ho Map unic, pehini a vev, etc.

*Oremus.*

GRatiæ tuæ, quæsumus Domine, tribue largitatem; ut qui beati Corintini, Confessoris tui atque Pontificis, memoriam colimus, vitæ præsentis et futuræ præsidiis gaudeamus. Per Dominum, etc.

---

*Evit gouel sant Thomas, er c'henta deiz varnuguent eus ar mis-ma, livirit Gousperou an Ebestel.*

*Oræson gouel sant Thomas.*

AUtrou Doue, ni ho supli da rei deomp ar c'hraç da solennisa gant joa ar gouel eus hoc'h abostol S. Thomas, evit ma vezimp assistet ato gant he brotection dirazoc'h, ha ma innitimp ar feiz anezan gant an devotion a c'houlennit digueneomp. Dre hon Autrou J.-C. ho Map unic, pehini, etc. Evelse bezet grêt.

*Oremus.*

DA nobis, quæsumus, Domine, beati Apostoli tui Thomæ solemnitatibus gloriari, ut ejus semper et patrociniis sublevemur, et fidem congruâ devotione sectemur. Per.

---

*Evit gouel sant Tuzvoal, pe autromant Tudual, pe Tudal, ar patron eus a escopti Treguer, e quemerrot Gousperou ur sant Confessor Escop pe Pontif evel diaraoc, gant an Antifonen hac an Oræson* Exaucit, *pehini so en diouz-tu. Ha mar bez great en ho parres an Ofiç eus a vouel-all ebet pe veus a hini ne gaffac'h quet an Oræson ama, ec'h ellot quemeret an Oræson gommun pehini so lequeet diaraoc en fin Gousperou peb seurt Sænt ha peb seurt Goueliou.*

*Evit ar Goueliou all a so e fin ar mis-ma, e queffot an Oræsonou prop diaraoç en fin Gousperou Nedelec.*

## GOUSPEROU AN ANAON.

*Bus ar Purgator, perea vez commancet dre ar Salmou hep lavaret,* Deus in adjutorium, *hac a ve mad ho lavaret ur veich er sizun, pe da viana ur veich er mis, d'ar sul da bardaez.*

*Ar c'henta Salm pehini a gompren ar santimanchou hac an anaoudeguez vad eus a un ene en andret Doue d'he beza dilivret eus he zristidiguez hac eus he affliction, ha diouz an danjer da veza collet, oc'h huanada etrese an eê da behini e teu evel d'he bro.*

Var an ton : *Ha c'houi, Christenien, me ho ped.*

*Ant.* Placebo Domino. | *Ant.* Me a blijo d'an Autrou.

*Psalm.* 114.

Dilexi, quoniam exaudiet Dominus: vocem orationis meæ.

ME am eus caret va Doue,
Hac her c'har a greis va ene,
Rac ma exauço gant truez
Eus ma oræson ar vouez.

Quia inclinavit aurem suam mihi: et in diebus meis invocabo.

Em izou en deveus ouzin
Inclinet he scoarn divin;
Rac-se ne vanquin quet ivez
D'he bidi epad va bues.

Circumdederunt me dolores mortis: et pericula inferni invenerunt me.

Sijet oun bet gant ar poaniou,
Ha gant naouspet seurt anqueniou,
Hac ez oun bet en em gafet
En danjer da veza collet.

Tribulationem et dolorem inveni: et nomen Domini invocavi.

En creis va oll affliction,
Va oll boan ha tentation,
Em eus bet invoquet ato
Eus m'Autrou divin an hano.

O Domine! libera animam meam: misericors Dominus et justus, et Deus noster miseretur.

Ma Doue, a lavaren-me,
M'ho ped, dilivrit va ene:
Doue so mad ha just meurbet:
Prest d'ober graç en hon andret.

Custodiens parvu-

Doue a zeu da gonservi
Ar re vian ouz peb anvi;

hac ar gonfusion-ae var an erevent pere, oua ma feraecuti, a lavar: couraij, couraij, chetu ni o tont a ben anezan.

Hoguen ra vezo rejouisset oll guenec'h-hu, va Doue, quement hini a zeu d'ho clasq, hac ar re pere ho car hac a esper ho ailvidiguez digueneoc'h, hac a lavarint ato: meulet ha glorifiet ra vezo ar vajeste eua an Autrou Doue.

Evidon me ao ur paour quez mandiant: mæs an Autrou Doue en deveus sourci ac'hanon.

Ia, va Doue, c'houi eo va sicour ha va frotecteur: na chomit quet pell eta hep rei d'in assistanç.

Roït ar repos eternel, etc.

*Antif.* Plijet guenaoc'h, va Autrou, va dilivra eus a boan: va Doue, diatroit ouzin d'am sicour.

*Ant.* Autrou Doue, rentit aalo.

qui dicunt mihi: euge, euge.

Exultent et lætentur super te omnes quærentes te, et dicant semper: magnificetur Dominus, qui diligunt salutare tuum.

Ego autem mendicus sum et pauper: Dominus sollicitus est meî.

Adjutor meus et protector meus tu es: Deus meus, ne tardaveris.

Requiem, etc.

*Ant.* Complaceat tibi, Domine, ut eripias me; Domine, ad adjuvandum me respice.

*Ant.* Sana, Domine.

## *Psalm.* 40.

EUrus eo an hini ao sourcius da soulaji nep so paour hac afflijet; rac pa vezo afflijet heunan, e vezo soulajet ive gant an Autrou Doue.

Doue r'her conservo ha ra roï dezan ur vuez hir, ha ra hen rento eürua var an douar, ha ra bermeto quet e coueze etre daouarn he adversourien.

Ra blijo gant Doue dónt d'he

BEatus qui intelligit super egenum et pauperem: in die malâ liberabit eum Dominus.

Dominus conservet eum, et vivificet eum: et beatum faciat eum in terrâ: et non tradat eum in animam inimico-

rum ejus.

Dominus opem ferat illi super lectum doloris ejus: universum stratum ejus versâsti in infirmitate ejus.

Ego dixi, Domine, miserere meî: sana animam meam, quia peccavi tibi.

Inimici mei dixerunt mala mihi: quandò morietur et peribit nomen ejus.

Et si ingrediebatur ut videret, vana loquebatur: cor ejus congregavit iniquitatem sibi.

Egrediebatur forâs: et loquebatur in idipsum.

Adversùm me susurrabant omnes inimici mei: adversùm me cogitabant mala mihi.

Verbum iniquum constituerunt adversùm me: nunquid qui dormit, non adjiciet ut resurgat?

Etenim homo pacis meæ, in quo speravi, qui edebat panes meos: magnificavit super me sup

sicour pa vezo clan var he vele: c'houi hoc'h-unan, va Doue, a raï ha vela dezan en he infirmita (o rei dezan consolation).

(Pa'z oc'h quen trugarezus-ee) va Doue, me ho supli, ho pezet truez ousin ma ive; ha rentit va ena salo, abalamour ma em eus pec'het en ho enep.

Va adversourien o tesirout cals a zrouc d'in, ho deveus lavaret: p'eur e varvo hen, ha na vezo clevet hano anezan mui var an douar.

Ha mar deua unan bennac anezo d'am guelet, ne gomse d'in nemet eus a draou vean, hac er memea amser e testume goall dessrinou en he galon.

Gouda ma via sortiet diouzin, ez ea da gonseri em enep gant he gonsortet.

Nause va oll adversourien a vurmure secretamant em enep, hac en em avisent quen atreso nemet var ar voyen da noasout d'in.

Ur resolution injust ho deveus quemeret em enep; mæs hac a lammet va buez digueneen, nep a gousq er bez, ha ne ressuscito-en quet adarre ur veich?

Beta so-quen an hini ma veven ganta en peoc'h, hac am boa fiziang vras ennan, hac a zebre ous va zaol, hen-nez eo en deveus ma zrahisset ar muia.

Hoguen c'houi, va Doue, ho pêt truez ouzin, ha plijet gueneoc'h ma rassuscita ha lacât en stad da veza trec'h d'am adversourien.

Ar pez a ra d'in anaout ar volontez vad hoc'h eus evidon, eo na hermetot quet en deffe va adversour ar joa d'am guelet rentet maleürus.

Rac evel ne d'oun coupabl a grim ebet, c'houi hoc'h eus ma c'hemeret dindan ho protection hac hoc'h eus fidelamant ma c'honfirmet en ho presanç evit un eternite.

Ra vezo benniguet ha glorifiet an Autrou, Doue a Israël bep fin da james: evellen bezet grêt, evellen bezet grêt.

*Antif.* Autrou Doue, rentit salo va ene, abalamour em ans pec'het an hoc'h enep.

*Antif.* Ur sec'het bras.

plantationem.

Tu autem, Domine, miserere meî, et ressuscita me: et retribuam eis.

In hoc cognovi, quoniam voluisti me: quoniam non gaudebit inimicus meus super me.

Me autem propter innocentiam suscepisti: et confirmâsti me in conspectu tuo in æternum.

Benedictus Dominus Deus Israël, à sæculo et usquè in sæculum: fiat, fiat.

*Ant.* Sana, Domine, animam meam, quia peccavi tibi.

*Ant.* Sitivit.

*Psalm. 41.*

EVel ma tesir ar c'haro ar feunteuniou dour da derri he sec'het, evelse e tasir va ene erruout gueneoc'h-hu, va Doue.

Ia, ur sec'het bras e deveus va ene da gaout ar jouissanç ac'hanoc'h, va Doue, c'houi pehini so va nerz ha va buez: p'eur ez ec'h erruin-me hac ec'h apparissin-me dirac ho pisaij-hu, va Doue?

Noz-deiz e servij va daëlou d'in da vouet, pa glavan bemdez

QUemadmodùm desiderat cervus ad fontes aquarum: ità desiderat anima mea ad te, Deus.

Sitivit anima mea ad Deum fortem, vivum: quandò veniam et apparebo ante faciem Dei?

Fuerunt mihi lacrymæ meæ panes

dia ac nocte: dùm dicitur mihi quotidiè: Ubi est Deus tuus?

Hæc recordatus sum, et effudi in me animam meam: quoniam transibo in locum tabernaculi admirabilis usquè ad domum Dei.

In voce exultationis et confessionis: sonus epulantis.

Quarè tristis es, anima mea: et quarè conturbas me?

Spera in Deo, quoniam adhùc confitebor illi: salutare vultûs mei, et Deus meus.

Ad meipsum anima mea conturbata est: propterea memor ero tuî de terra Jordanis, et Hermoniim, à monte modico.

Abyssus abyssum invocat: in voce cataractarum tuarum.

Omnia excelsa tua et fluctus tui: super me transierunt.

In die mandavit Dominus misericor-

lavaret d'in em interieur: peleac'h ema ho Toue-hu?

O caout memor eus an traouma em eus squillet enon maunan va ene gant ar joa, o consideri penaua e tremenin ur veich d'ar plaç eürua eus an tabernacl admirabl, eleac'h ma ra Doue he zemeuranç

Eno e caniu meuleudi da Zoue gant ur rejouissanç ar vrassa, evel en ur banquet caër.

Perac e teuez-te'ta, va ene, d'en em abandoni d'an dristidiguez; ha petra ê dide va zroublime evel ma rez?

Esper en Doue, rac c'hoaz em bezo en eur d'he veuli, en pehini eo va silvidiguez, va sclerijenba va Doue.

Ma ene so bet troublet enonva-unan; hac evit he apæsi em bezo memor ac'hanoc'h, va Doue, hac eus ho trugarez en quement leac'h m'en em guifin.

An eil abim a zeu d'am zenna en eguile dre au dentationou hac an afflictionou a bermetit da goueza varnon evel un diluij.

An oll tempestou eus ho coler a so tremenet var va c'hein evel gouagou ar mor.

En deiz eus ar brosperite en deveus va Autrou exercet ba drogarez em andret; hac en nôs eus an adversite e fell dezan ivez e canen meuleudi dezan.

En gouelet va c'halon e pedin

va Doue pehini a ro d'in ar vuez; hac e livirin deza: c'houi, va Done, eo am c'hemer dindan ho protection.

Perac eta oc'h-hu deut d'am ancônec'haat-me? ha penaus em lisit-hu me da guerzet en dristidiguez a ro d'in va adversour, pehini ne baoues oc'h ma affija?

Endra emaoun o languissa em sempladurez, e teu c'hoas va adversourien da ober mil rebeich ha mil remors d'in, nep en em gontanti d'am persecuti.

Ha da guement deiz so emaint o clas ma digouraji, o lavaret d'in: peleac'h ema da Zoue, na zeu quet da sicour? Allas, va ene paour, gout a res avoualc'h peleac'h ema, hac ez e leun a drugarez: petra è dide'ta en em abandoni d'an dristidiguez ha rei quement a droublien d'in-me?

Laca da fizianç en Doue, pa dlean c'hoaz caout an eur d'he veuli ben pehini eo va silvidiguez, va laouenidiguez ha va Done.

Roït ar repos eternel, etc.

*Antif.* Ur sec'het bras e deveus va ene da vont da velet Doue pehini eo ar vuez; p'eur ec'h errain-me hac ec'h aparissin-me dirac bisaij va Autrnu en he c'hloar?

℣. Na livriit quet etre griffou

diam suam: et nocte canticum ejus.

Apud me oratio Deo vitæ meæ: dicam Deo, susceptor meus es.

Quarè oblitus es meî, et quarè contristatus incedo: dùm affligit me inimicus?

Dùm confringuntur ossa mea: exprobraverunt mihi qui tribulant me inimici mei.

Dùm dicunt mihi per singulos dies: Ubi est Deus tuus? quarè tristis es, anima mea, et quarè conturbas me?

Spera in Deo, quoniam adhùc confitebor illi: salutare vultûs mei, et Deus meus.

Requiem, etc.

*Ant.* Sitivit anima mea ad Deum fortem, vivum: quandò veniam, et apparebo antè faciem Domini.

℣. Ne tradas bes-

tiis animas confitentes tibi.

℟. Et animas pauperum tuorum ne obliviscaris in finem.

Pater noster, etc.

*Lectio* 7. Job. 17.

SPiritus meus attenuabitur, dies mei breviabuntur, et solum mihi superest sepulcrum. Non peccavi, et in amaritudinibus moratur oculus meus. Libera me, Domine, et pone me juxtà te, et cujusvis manua pugnet contrà me. Dies mei transierunt, cogitationes meæ dissipatæ sunt, torquentes cor meum. Noctem verterunt in diem, et rursùm post tenebras spero lucem. Si sustinuero, infernus domus mea est, et in tenebris stravi lectulum meum. Putredini dixi : pater meua ea; mater mea et soror mea, vermibus. Ubi est ergò nunc præstolatio mea, et pa-

al lôenet infernal an eneou pere azeu d'ho meuli, va Doue.

℟. Ha na soconec'haït quet bete'r fin ao eneou paour pere a apparc'hant ouzoc'h.

Hon Tad pehini, etc.

*Ar seizvet Quentel.* Eus a Job.

DIminui a ra va nerz, va buez a ziverra, ha ne rest mui nemet ar bez d'in da c'hortos. N'eo em gafan quet eo stad a bec'het marvel, ha couscoude ne deus nemet afflictionou dirac va daoulagad. Ma dilivrit eus va foan, va Autrou, ha ma liquit en ho quichen, ha neuse deut nep a garo d'am attaqui. Tremenet eo an deiziou eus va bues, ha ne zistroint mui : dissipet oll ê va speret gant mil sonjeson chagrious, pere ne reont nemet tourmanti va c'halon. Chenjet ho deus an nôz d'in en deiz (oc'h ma ampeich da repos), mæs goude an inquietudou hac an dêvalijen eus ar vuez-ma hoc'h esperan ar sclerijen eus eben. Mar quemeran c'hoaz patiantet, e velin souden ar fin eus va foaniou, pa vezin lequeet er bez da loja, ha gret va guele d'in en toul teval-se da gousquet. D'ar breinadur eta eus eus lavaret : c'houi eo va zad; ha d'ar prenvet em eus lavaret : c'houi eo va mam ha va c'hoar. Pelec'h ema bre-

ma'ra ar soulajamant hae ar gonsolation a c'hortoen-me diouz va aud ha va mignonet ? Na piou a gonsider ar batiantet a rencan-me da guemeret er pez a souffran ?

℟. Evel ma pec'han bemdez ha ne ran quet a binijen, ez oun troublet oll gant aon rac ar maro, * Hac evel na deus dilivranç ebet eus an ifern adal ma vezer eat dî, me ho ped, va Doue, da gaout truez ouzin ha d'am sauvetei.

℣. Abalamour d'hoc'h hano, va Doue, plijet gueneoc'h ma sauvetei, ha ma dilivra dre hoc'h oll-gallout. * Hac evel, etc.

*An eisvet Quentel.* Eus a Job.

O Veza consumet hac uset va c'hic, ne deus chomet nemet ar c'hroc'hen vardro va esquern ; ha ne rest nemet va diveus endro d'an dent. Ho pezet truez ouzin, ho pezet truez ouzin, e'houi da viana va mignonet ; abalamour ma en deveus touchet dourn Doue ouzin ( dre ar poaniou bras pere a ro d'in da souffr ). Perae e teut-hu d'am persecuti-me oua ma afflija evel ma ra Doue, hae e teud d'en em rassasia eus va c'hic ( oc'h ma dispen dre ho tiscoursou picant ha dipitus ) ? Piou a accordo din me ar favar da scrifa va c'homsou ? Piou a roï d'in-me

tientiam meam quis considerat ?

℟. Peccantem me quotidiè, et non me pœnitentem timor mortis conturbat me. * Quia in inferno nulla est redemptio, miserere meî, Deus, et salva me.

℣. Deus, in nomine tuo salvum me fac, et in virtute tuâ libera me. * Quia, etc.

*Lectio* 8. Job. 19.

PElli meæ, consumptis carnibus, adhæsit os meum, et derelicta sunt tantummodò labia circà dentes meos. Misereminì meî, misereminì meî, saltèm vos amici mei : quia manus Domini tetigit me. Quarè persequiminì me sicut Deus, et carnibus meis saturamini ? Quis mihi tribuat ut scribantur sermones mei ? Quis mihi det ut exarsn-

tur in libro stylo ferreo et plumbi laminâ, vel celte sculpantur in silice? Scio enim quòd Redemptor meus vivit, et in novissimo die de terrâ surrecturus sum: et rursùm circumdabor pelle meâ, et in carne meâ videbo Deum Salvatorem meum. Quem visurus sum ego ipse, et oculi mei conspecturi sunt, et non alius. Reposita est hæc spes mea in sinu meo.

℟. Domine, secundùm actum meum noli me judicare; nihil dignum in conspectu tuo egi: ideò precor majestatem tuam. * Ut tu, Deus, deleas iniquitatem meam.

℣. Ampliùs lava me, Domine, ab injustitiâ meâ, et à delicto meo munda me. * Ut tu, etc.

*Lectio* 9. Job. 10.

QUarè de vulvâ eduxisti me: qui utinàm consumptus essem, ne oculus me videret.

ar faver ma vezint imprimet en ul levr, ma vezint gravat gant ur bloen houarn var ur blannen plomb, pe var ar roc'h gant ur guisel (evit rei da gompren peguement ê va foan). Hoguen ar pez am c'honsol, eo ma c'houzon ersat ê beo buezec va Redamtor, hac a ressuscitin eus an douar en deiz diveza; hac e vezin adarre guisquet eus va c'hroc'hen, hac em bezo em c'hic an heur da velet va Doue goude va resurrection. Ia, m'er guelo va-unan, ha gant va daoulagad propr her contemplin, ha non pas un all em leac'h. Hou-ma eo va esperanç pehini a reposo ato em c'halon.

℟. Ma Doue, n'am barnit quet diouz va oberou; rac n'em eus grêt netra en ho presanç a guement a ve dîn ac'hanoc'h: ha rac-se e pedan ho majeste, * Ma plijo gueneoc'h, va Doue, effaci va mechancete.

℣. Ma goalc'hit eta, va Autrou, mui oux vui diouz quement droug am eus grêt, ha ma netaït diouz quement pec'het am eus commetet. * Ma plijo. * Ut, etc.

*An navet Quentel.* Eus a Job.

(PErmetit, va Doue, ma c'houlannin ouzoc'h, non pas evit murmuri morsetout en hoc'h enep, mæs evit disques peguement e va foan), perac hoc'h

Fuissem quasi non essem, de utero translatus ad tumulum. Nunquìd non paucitas dierum meorum finietur brevì? Dimitte ergò me, ut plangam paululùm dolorem meum, antequàm vadam, et non revertar, ad terram tenebrosam et opertam mortis caligine, terram miseriæ et tenebrarum, ubi umbra mortis, et nullus ordo, sed sempiternus horror inhabitat.

℟. Libera me, Domine, de viis inferni, qui portas æreas confregisti, et visitâsti infernum, et dedisti eis lumen ut viderent te.* Qui erant in pœnis tenebrarum.

℣. Clamantes et dicentes: Advenisti, Redemptor noster. * Qui, etc.

℣. Requiem æternam dona eis, Domine, et lux perpetua luceat eis. * Qui, etc.

eus ma zennet a gorf va mam? Ha ne vize quet guel d'in-me en ur fæçon benac beza bet consumet, evit na vizen quet guelet er stad pitoyabl ma emaoun? Neuse e vizen bet evel pa na vize quet ac'hanon, ha n'em bize grêt nemet tremen eus a gorf va mam d'ar bez. Ha ne finissn quet souden da viana an nebeut deiziou am eus-me da veva ha da chom er boan-ma? Va list un nebeudic eta, va Doue, da eliaua, evit na em bezo amser da denna va alan ha d'em em glem ouzoc'h em poaniou, abarz m'az inn, hep distrei mui er bed-ma, d'ar vro denval eus ar bed-hont, pehini so goloet gant ar c'houabr du eus ar maro, hac a so ur vro miserabl ha leun a devalijen, eleac'h ma ema squeud ar maro, ha na deus urz ebet, nemet ur spont hac un horrol continuel.

℟. Autrou Doue, ma dilivrit, diouz henchou an ifern, c'houi pehini hoc'h eus bruzunet he berzier dir, hac hoc'h eus bisitet al limbou, ha roet d'an eneou a ioa ebarz ar sclerijen eus ho quelet: * Eleac'h ma edont er poaniou eus an devalijen.

℣. O crial hac o lavaret: chetu c'houi erruet eta, hon Redamtor quer. * Eleac'h ma, etc.

℣. Accordit, va Doue, ar repos eternel d'an

anaon; ha grit ma velint ar sclerijen perpetuel eus ho cloar. * Eleac'h ma, etc.

*Ar respont all ma so varlerc'h ne vez lavaret nemet da vouel an Anaon, d'an enterramant ha d'an Ofiç bras eus an nep a so decedet.*

℟. Libera me, Domine, de morte æternâ in die illâ tremendâ, quandò cœli movendi sunt et terra, * Dùm veneris judicare sæculum per ignem.

℣. Tremeos factus sum ego, et timeo, dùm discussio, venerit atque ventura ira; * Quandò cœli movendi sunt et terra.

℣. Dies illa, dies iræ, calamitatis et miseriæ, dies magna et amara valdè * Dùm. ℣. Requiem æternam dona eis, Domine, et lux perpetua luceat eis. ℟. Libera me, etc., *betec ar* ℣.

℟. Autrou Doue, ma dilivrit diouz ar maro eternel en deiz terrubl-se, pa deui an eê hac an douar da grena; * Pa zeuot da varn ar bed dre an tân. ℣. Deut oun va-unan da grena, hac em eus aon o c'hortos ma teui an examen rigolius-se, ha ma erruo an deiz a goler. * Pa deui an eê hac an douar da grena. ℣. An deiz-se a vezo sur un devez a goler, ha drubuill hac a valer; un devez bras ha rust meurbet. * Pa zeuot da varn ar bed dre an tân.

℣. Roït, va Doue, ar repos eternel d'an anaon; ha grit ma velint ar sclerijen perpetuel eus ho cloar. ℟. Autrou Doue, ma dilivrit diouz ar maro eternel en daiz terrubl-se; * Pa deui an eê hac an douar da grena, pa zeuot da varn ar bed dre an tân.

## DA LAUDES.

*Ant.* Exultabunt Domino.

*Antif.* Gouda ma vezin ressuscitet.

*Psalm.* 50.

Miserera mei, etc. | Ho pêt truez ouzin, va Doue.

*Ar Salm ma eo ar pevare eus ar seiz Salm, hac a gueffot en fin al levr-ma, etouez ar seiz Salm iot;*

*mæs eleac'h ar* Gloria Patri, *pehini so eno, er finisot ama dre ar* Requiem æternam.

*Ant.* Exultabunt Domino ossa humiliata.

*Ant.* Exaudi, Domine.

TE decet hymnus, Deus, in Sion: et tibi reddetur votum in Jerusalem.

Exaudi, Deus, orationem meam: ad te omnia caro veniet.

Verba iniquorum prævaluernnt super nos: et impietatibus nostris tu propitiaberis.

Beatus quem elegisti et assumpsisti: inhabitabit in atriis tuis.

Replebimur in bonis domûs tuæ: sanctum est templum tuum, mirabile in æquitate.

Exaudi nos, Deus salutaris noster: spes omnium finium terræ, et in mari longè.

Præparans montes in virtute tuâ

*Ant.* Goude ma vezin ressuscitet
Unan an deiziou-ma ive,
Ma esquern brema humiliet
A lammo gant joa en Doue.

*Ant.* Exaucit, va Doue.

*Psalm.* 64.

EN Sion, va Doue, eo e tere muia ho meuli hac e tlcer renta vœuou deoc'h en Jerusalem (da lavaret eo, en ilis hac en eê).

Exaucit va oræson, ha grie ma'z aïmp oll davedoc'h (eta d'ho meuli er barados).

Discoursou ar re vechant ho deveus cavet levæson varnomp: hoguen c'houi a bardono deomp hor pec'hejou (evel ma hen espcromp).

Eürus eo an hini hoc'h eus choaset hac hoc'h eus quemeret en ho servij, he zemeuranç a raï en hoc'h eurusdet, va Doue.

Contantet vezimp cus a bep mad en ho ti; santel ê ho templ, admirabl eo dre ar justiç hac an drugarez a ren ebarz.

Hon exaucit, va Doue, c'houi pehini ê hor Salvar hac esperanç quement pobl hoc'h eus var an douar, ha memes en enesi a so er mor a ziabell.

C'houi pehini, evel ma'z oc'h oll-galloudus, hoc'h eus an nerz

da zere'hell ferm ar menezïou en ho flaç, ha da vrancellat ar mor bete ar gonelet, oc'h he lacat da ober un trous terrubl gant he vouagou.

accinctus potentiâ : qui conturbas profundum maris, sonum fluctuum ejus.

Troublet oll vezo ar bobl, ha bete so-quen ar re a chom en pen pella eus ar bed a vezo spontet o velet ho purzudou; mæs quement hoc'h eus a servijerien adalec sao heol bete cuz heol a vezo rejouisset gueneoc'h, va Doue.

Turbabuntur gentes, et timebunt qui habitant terminos à signis tuis : exitus matutini et vesperè delectabis.

Bisitet hoc'h eus an douar, hac hoc'h eus hi mezvet gant ar glao; en hevelep fæçon ma hoc'h eus hi rentet pinvidic bras.

Visitâsti terram, et inebriâsti eam : multiplicâsti locupletare eam.

Ho rivierou, va Doue, hoc'h eus carguet a zour : preparet hoc'h eus d'ho croadurien peadra d'ho mezur; rac er fæçon-ma hoc'h eus grêt ar breparation-se.

Flumen Dei repletum est aquis, parâsti cibum illorum : quoniam ità est præparatio ejus.

Continuit eta, va Doue, da c'hlibia ha da arrousi an douar, ha da vultiplia quement a zïono ebarz; gant he gliz e vezo rentet gaë, hac e roï laouen he frouez.

Rivos ejus inebria, multiplica genimina ejus : in stillicidiis ejus lætabitur germinans.

Evelse e vezo bennignet ar bloaz bet a het gant ho liberalite, va Doue, hac e vezo carguet ho mesiou gant un abondanç vras a vadou.

Benedices coronæ anni benignitatis tuæ : et campi tui replebuntur urbertate.

An desertou hac ar franchisou memes a vezo rentet druz hac agreabl erguis-se, hac ar mesiou a vezo ive rejouisset, o

Pinguescent apeciosa deserti : et exsultatione collea accingentur..

| | |
|---|---|
| veza goloet a bervan hac a lenneyer. | |
| An denvet o caout evelse peadra da beuri, a vezo goloet a c'hloan, hac an draouiennou a vezo carguet a viniz caër, ha neuze peb tra en he fæçon hac en he iez a grio gant ar joa o cana meuleudi d'ho majeste. | Induti sunt arietes ovium et valles abundabunt frumento: clamabunt, etenim hymnum dicent. |
| Roït d'an Anaon, etc. | Requiem, etc. |
| *Antif.* Exaucit, va Doue, va oræson; ha grit ma'z aïmp oll davedoc'h (evit ho meuli en ho parados). | *Ant.* Exaudi, Domine, orationem meam, ad te omnis caro veniet. |
| *Antif.* Ma recevet hoc'h eus. | *Ant.* Me suscepit. |

*Psalm.* 61.

| | |
|---|---|
| O Doue, o va Doue, mintin da c'houlou-deiz, etc. | Deus, Deus meus, etc. |

*Ar Salm-ma a gueffot het a-het tu ma diaraoc en Ofiç bras ar Verc'hes evit Laudes ive, ha quercoulz ar Salm all-ma pehini a vez lavaret goude-se.*

*Psalm.* 66.

| | |
|---|---|
| Doue, ra blijo gant a caout truez ouzomp, etc. | Deus, misereatur nostri, etc. |
| *Antif.* Ma recevet hoc'h eus gant ho tourn deou, va Doue. | *Ant.* Me suscepit dextera tua, Domine. |
| *Ant.* Diouz porz an ifern. | *Ant.* A portâ inferi. |
| *Cantic Ezechias.* | *C. Ezechiæ.* Is. 38. |
| LAvaret em eus (o veza en danjer ar maro): chetu me'ta en creiz an deiziou eus va buez o font d'ar bez sonden. | EGo dixi in dimidio dierum meorum: vadam ad portas inferi. |
| Chetu me privet eus ar rest bloaziou am bize c'hoaz da veva; hac em eus lavaret: ne velin mui eta an Autrou va Doue oc'h exerci he drugarez en bro ar re veo. | Quæsivi residuum annorum meorum: dixi, non videbo Dominum Deum in terra viventium. |

| | |
|---|---|
| Non aspiciam hominem ultrà : et habitatorem quietis. | Ne velin den mui var an douar, na n'em bezo mui antretien ebet gant an nep a chom er bed-ma en repos. |
| Generatio mea ablata est, et convoluta est à me ; quasi tabernaculum pastorum. | Lamet ê digueneen an amser aue va demeurenç er bed-ma : pleguet ê va buez eval ma plegue ur pastor he bavillon da vnne da ur plaç all. |
| Præcisa est velut à texente vita mea : dùm adhùc ordirer, succidit me, de manè usquà ad vesperam finies me. | Trouc'het eo an usudan eus va buez, evel ma trouc'h ur gniader al lian eus he eter : ne ream cazi nemat commanç ar viaden anezi, pa e deut Doue d'he zrouc'ha ; couls ê gueneen lavarat ne de padet nemet adalec ar mintin beta'r pardaez. |
| Sperabem usquà ad manè : quasi leo sic contrivit omnia ossa mea. | Diouz an nôz n'em boa esper namet da welet ar mintin, quement a rea va c'hlevat oc'h ma consumi, hac o tevori va esquern evel ul leon. |
| De manè usquè ad vesparam finies me : sicut pullus hirundinie sic clamabo ; meditabor ut columba. | Deut ar mintin, e lavaren : va Doue, abarz an nôz ho pezo lequat fin em buez ; crial a ream ouzoc'h, evel ma cri ar guennillet munut ouz ho mam, hac e c'huanadan avel ur goulm. |
| Attenuati sunt oculi mei ; euspicientes in excelsum. | Ma daoulagat a so tenereet ha squizet oc'h ho sevel etre-se an eê. |
| Domine, vim patior, responde pro me : quid dicam, aut quid respondebit mihi, cùm ipse fecerit ? | Ma Doua, na allan mui gant va foan, me ho ped d'am soutenn ha da respont evidon ; hoguen pete'am eus-ma de lavaret, na petra en deveus Doue da respont d'in-me, pa'z eo hunan en deveus roet d'in an affliction-ma ? |
| Ricogitabo tibi | |

afliction-ma ?

Tremen a ra dre va memor en ho presanç, va Doue, an oll bloaveziou eus va buez, gant ur regret bras em ene d'ho peza offanset.

Mar d'eo evellen e tremen ar vuez, ha mar em eus bevet va-unan en quement a bec'bejou, va Doue, c'houi ho pezo ar vadelez d'am c'borrija dre ar souffrançou, ha da renta d'in ar vuez erguis-se; chetu petra ra d'in chom en peoc'h hac en patiantet en creis va foaniou ar re griza.

Hoguen c'houi hoc'h eus dilivret va ene diouz an danjer da vont da goll, hac hoc'h eus strinquet va oll bec'hejou dindan ho quein.

Rac ne viot quet meulet, va Doue, na gant an ifern, na gant ar maru : ar re a zisquen el laguen infernal-se ne c'hortoint mui ar virionez eus ho promessaou.

Ne deus nemet ar re veo, va Doue, ne deus nemet ar re-se a guement a zeui d'ho meuli evel ma her grean me hirio : un tad o chom en buez gant he vugale, a zisco dezo ar virionez eus ho comsou.

Ma rentit salo eta, va Autrou, ha ni a gano deoc'h canticou a veuleudi en hoc'h Ilis bemdez c'houlou epad hor buez,

omnes annos meos: in amaritudine animæ meæ.

Domine, si sic vivitur, et in talibus vita spiritûs mei; corripies me, et vivificabis me : eccè in pace amaritudo mea amarissima.

Tu autem eruisti animam meam ut non periret : projecisti post tergum tuum omnia peccata mea.

Quia non infernus confitebitur tibi, neque mors laudabit te : non exspectabunt qui descendunt in lacum, veritatem tuam.

Vivens, vivens ipse confitebitur tibi, sicut et ego hodiè : pater filiis notam faciet veritatem tuam.

Domine, salvum me fac: et psalmos nostros cantabimus cunctis diebus vitæ nostræ in domo Domini.

| | |
|---|---|
| Requiem, etc. | hac en ho parados epad an eternite. |
| *Ant.* A portâ inferi erue, Domine, animam meam. | Roït ar repos eternel, etc. |
| *Ant.* Omnis spiritus. | *Ant.* Diouz porz an ifern, va Doue, dilivrit va ene. |
| | *Ant.* Ra deui an oll sperejou. |

*Psalm.* 148.

| | |
|---|---|
| Laudate Dominum de cœlis, etc. | Meulit an Autrou Doue, c'houi pere a so, etc. |

*Psalm.* 149.

| | |
|---|---|
| Cantate Domino canticum, etc. | Canit d'an Autrou Doue ur c'hantic nevez, etc. |

*Psalm.* 150.

| | |
|---|---|
| Laudate Dominum in sanctis, etc. | Meulit an Autrou Doue en he blaçou santel, etc. |
| *Ant.* Omnis spiritus laudet Dominum. | *Ant.* Ra deui an oll sperejou da veuli an Autrou Doue. |
| ℣. Audivi vocem de cœlo dicentem mihi. | ℣. Clevet em eus ar vouez eus an een o lavaret d'in. |
| ℟. Beati mortui, qui in Domino moriuntur. | ℟. Eürus eo ar re pere a zeu da vervel en graç an Autrou Doue. |
| | *Ant. d'ar* Benedictus. Me eo ar resurrection. |

*Ant. ad* Benedictus. Ego sum resurrectio.

| | |
|---|---|
| *Cant. Zach.* Luc. 1. | CANTIC ZACHARIAS, |
| | *Tad sant Ian-Vadezour.* |
| Benedictus Dominus Deus Israël, etc. | Meulet ra vezo da viquen. Doue hon Autrou souveren, etc. |

*Ar rest eus C'hantic-ma a gueffot tu-ma diaraoc en Ofiç ar Sacramant; hac eleac'h ar* Gloria Patri *a so eno er fin, e leverrot ama ar* Requiem æternam.

| *Antiphona.* | *Antiphonen.* |
|---|---|
| Ego sum resurrectio et vita: qui credit in me, etiamsi mortuus fuerit, vi- | Me eo ar resurrection, Ha quer couls ar vuez guirion; Nep a gred enon a vevo, Evitan da veza maro. |

Quement hini a vev ive,
Hac e gred parfet enon-me,
Ne varvo quet evit biquen,
Eme hon Autrou souveren.

Hon Tad, pehini so en eê, etc.

℣. Ha na bermetit quet e couezemp en tentation.

℟. Mæs hon dilivrit a zroug.

vet; et omnis qui vivis et credit in me, non morietur in æternum.

Pater noster, etc.

℣. Et ne nos inducas in tentationem.

℟. Sed libera nos à malo.

*Psalm.* 129.

O va Doue, ouzoc'h e crian
Eus a vouelet an abimou, etc.

℣. Diouz porz an ifern.

℟. Plijet gueneoc'h, va Doue, dilivra eneou ar re so eat da anaon.

℣. Grit ma reposint en peoc'h.

℟. Evelse bezet grêt.

℣. Autrou Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hrieus va feden betec enoc'h.

De profundis clamavi ad te, etc.

℣. A portâ inferi.

℟. Erue, Domine, animas eorum.

℣. Requiescant in pace. ℟. Amen.

℣. Domine, exaudi orationem meam.

℟. Et clamor meus ad te veniat.

*Ar memes Oræsonou pere so diaraoc en fin Gousperou an Anaon, a leverrot ama ive en fin* Laudes.

---

EVIT AN ENTERRAMANCHOU EUS AR RE VARO.

*Pa zeer da guerc'hat ur c'horf da enterri, e vez lavaret en ti an* De profundis, *hac a hed an hent ar* Miserere meî, *gant an Antifonen* Exultabunt Domino ossa humiliata; *ha pa antre ar c'horf en ilis e vez lavaret ar Verset*-mâ.

℣. Deut, sænt Doue, da sicour an decedet-ma; deut, elez an Autrou, da rancontr an eneus ar c'horf-ma, * Quemerit-hi, hac offrît-hi en presanç ar vajeste a Zoue.

℣. Subvenite, sancti Dei; occurrite, Angeli Domini; * Suscipientes animam ejus, * Offerentes eam in conspectu Altissimi.

℣. Suscipiat te Christus qui vocavit te, et in sinum Abrahæ Angeli deducant te. * Suscipientes, etc.

℣. Rablijn gant Jesus-Christ, pehini en deveus ho calvet, hn receo he-unan, ha ra deui an elez d'hn cundui etre divrec'h Abraham, ene paour, oc'h hn receo hac oc'h ho presanti dirac ar vajeste a Zoue pehini so er plaç huela eus an eêvou.

℟. Requiem æternam dona ei, Domine: et lux perpetua luceat ei. * Offerentes eam in conspectu Altissimi.

℟. Roït ar repos eternel d'an ene eus ar c'horf-ma, va Doue, ha grit ma jouisso eus ho sclerijen perpetuel. * Ha c'houi, elez, presantit-hi dirac ar vajeste a Zoue.

*Pa vez cacet a c'horf d'ar bez e vez lavaret ar Respont-ma.*

℟. In Paradisum deducant te Angeli; in tuo adventu suscipiant te martyres, et perducant te in civitatem sanctam Jerusalem. ℣. Chorus Angelorum te suscipiat; et cum Lazaro quondàm paupere æternam habeas reqniem.

℟. Ra deui an elez d'ho cundui d'ar barados, ene paour; ha ra deui ar verserien d'ho tiguemeret pa erruot eno, ha d'ho cundui d'ar guear santel eus ar Jerusalem celestiel-se. ℣. Ra deui ar c'hœur eus an elez d'ho receo, ha ra ho pezo an eur da gaout ar repos eternel gant ar paour Lazar gueichall.

*Peden an Ilis, pehini a vez lavaret pa vezer oc'h assista un den var he varo, evel ma santer e vez sortiet he ene eus he gorf.*

℣. Subvenite, Sancti Dei, etc.

℣. Deut, sænt Doue, da sicour, etc.

*Ar rest eus ar Verset-ma a gueffot het-a-het en tu all ama diaraoc, betec ar c'homsou-ma* ( pa vez cacet ar c'horf d'ar bez ) *hac ec'h ajoutot goude-se ar beden-ma.*

Kyrie, eleïson.
Christe, eleïson.

Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp. Jesus-Christ, ho pêt

truez ouzomp. Autrou Doue, ho pêt truez ouzomp.

Hon Tad, etc.

℣. Ha na bermettit quet e couezemp en tentation. ℟. Hoguen hon dilivrit a bep droug.

℣. Roït ar rapos eternel d'an ene-ma, va Doue.

℟. Ha grit ma jouisso aus ho sclerijen perpetuel.

℣. Diouz porz an ifern.

℟. Plijet gueneoc'h he dilivra, va Doue.

℣. Grit ma reposo en peoc'h.

℟. Evellen bezet grêt.

℣. Ma Doue, exaucit va oræson.

℟. Ha grit ma erruo ar c'hri aus va feden betec enoc'h.

*Pedomp Doue.*

NI a recommand deoc'h, va Doue, ene ho servijer, *pe* ho servijeres (*N*), evit goude beza maro ar bed-ma, ma vevo guenec'h-hu er bed-all, ha ma he goalc'hit dre ho trugarez inhnit diouz an oll bec'hejou e deveus commetet dre ar frajilite eus an natur humen. Ar c'hraç-se a c'houlennomp evit hi, dre verit Jesus-Christ hon Autrou.

Evelse bezet grêt.

Kyrie, eleïson.

Pater noster.

℣. Et ne nos inducas in tentationem. ℟. Sed libera nos à malo. ℣. Requiem æternam dona ei, Domine.

℟. Et lux perpetua luceat ei.

℣. A portâ infari.

℟. Erue, Domine, animam ajus.

℣. Requiescat in paca. ℟. Amen.

℣. Domine, axaudi orationem meam.

℟. Et clamor maus ad te veniat.

*Oremus.*

TIbi, Domina, commendamus animam famuli tui, *vel* famulæ tuæ (*N*), ut defunctus, *vel* dafuncta sæculo tibi vivat, et quæ per fragilitatem humanæ conversationis peccata commisit, tuæ vaniâ misericordissimæ pietatis absterge. Per Christum, etc.

*En fin al leor eus ar finvezou diveza e gueffot ar fæçon d'en em prepari d'ar maro ha da sicour un den da vervel erfat.*

## PEDEN EXCELANT HAC A VE MAD
### *Da lavaret alies evit en em brepari d'ar maro.*

EN em resolvi a ran, va Doue, d'ar maro pehini a gourdrous bemdez erruout gueneen, pa istimin biana. He accepti a ran evel un hommaij hac evel un adoration pehini a fel d'in da renta d'ho majeste souveren hac immortel. He receo a ran evel un effet aus ho justiç em c'hêver, me pehini n'em eus guir ebet d'ar vuez nemet dre veritou J.-C. ho map unic, va redamtor. He accepti a ran c'hoaz liproc'h dre garantez, evit imita hac evit enori ar maro eus ho Map quer, va Doue, pehini en deveus deurvezet mervell dre un drugarez hac ur garantez pur en andret an dud. En em resolvi a ran a greis va c'halon d'ar maro hac he acceptan evel ur voyen pehini hoc'h eus etablisset evit erruout en eê, bac evit en em unissa gueneoc'h. Contant oun eta e ve cuzet va c'horf dindan an douar ha foulet dindan an treid en punition eus va orgouil ha va superbite; contant oun e servij da vouet d'ar prevet, hac e ve rentet en poultr hac en ladu, abalamour ma en deveus caret re beza en he eas hac en he blijadur. Just eo, va Doue, e ven privet eus an usaij a oll memprou hac a oll santimanchou va c'horf, pa'z oun en em servijet anezo evit hoc'h offansi, hac e ven privet a guement mad am eus er bed-ma en punition d'an attaich am eus bet out ho, ha d'an abus am eus grêt anezo. En eni gontanti a ran erfin da veza lequeet en ancounec'hat, pa em eus va-unan, va Doue, hoc'h ancounec'heet em buez queit amser. Quement a c'houlennan ouzoc'h eo, va Doue, ma plijo gueneoc'h rei d'in ar c'hraç da vervel santelamant en ho carantez evel ar re hoc'h eus choaset. Me ho supli, va Doue, dre ar maro ha passion eus ho Map Jesus, ha dre an intercession hac ar meritou eus he Vam ar Verc'hes sacr, d'am guervell en un amser hac en ur stad ma em c'heffot agreapla dirac ho tron, evit d'er fin, pa ve-

ro douguet va c'horf d'ar bez, ma vezo douguet ive va ene gant an Ælez d'ar barados, eleac'h ma illin ho caret hac ho meuli ganto epad an eternite. Amen.

## ORÆSON DA J.-C. CRUCIFIET,

*Oc'h agonisa hac o vervel, evit obteni un agoni eürus hac ur maro santel. An Oræson-ma a ve mad da lavaret dirac un den en he amser diveza.*

VA Salver benniguet J.-C. crucifiet, me ho supli dre ar garantez infinit hoc'h eus evit silvidiguez ar bec'herien paour, dre ho passion galet hac hoc'h agoni truezus, dre hoc'h oll goad pehini hoc'h eus squillet evidomp, dre ar recommandation a resoc'h eus hoc'h ene santel da Zoue ho tad, dre an diveza cri a resoc'h abarz mervel, dre a sachaden diveza pehini a resoc'h o tremen, ha dre ar maro pehini oe an accomplissamant eus hon redamtion; ma plijo gueneoc'h caout truez ouzin brema hac en amser va fassion, pa vezin em agoni, ha receo va ene ivez etre ho taouarn hac etre an divrec'h eus ho trugarez en heur va maro. Amen.

## ORÆSON UNIVERSEL.

*Evit goulen digant Doue quement a apparchant ouz hor silvidiguez.*

VA Doue, me a gred enoc'h, mæs creaït va feiz; me a esper enoc'h, mæs assurit va esperanç; me ho car, mæs cresquit va c'harantez; regreti a ran va fec'hejou, mæs augmantit va regred. Me hoc'h ador evel ma c'heuta princip, me ho tesir evel va diveza fin, me ho trugareca evel va mad oberour perpetuel, me hoc'h invoq evel ma diffennêr souveren. Va Doue, plijet gueneoc'h ma regli dre ho furnez, ma gouarn dre ho justiç, ma c'honsoli dre ho trugarez ha ma froteji dre ho puissanç. Consacri a ran deoc'h va sonjesonou, va c'homsou, va actionou ha va souffrançou evit pelloc'h ma sonjin enoc'h,

ma çomsin ac'hanoc'h, ma rio dïouzoc'h ha ma aouffrin evidoc'h. Va Doue, me a fell d'in ar pez a fell deoc'h, abalamour ma fell deoc'h, evel ma fell deoc'h bac en quement ha ma fell deoc'h. Me ho ped da sclerât va entendamant, da doma va volontez,, da burifia va c'borf ha da santifia va ene. Va Doue, roït d'in couraij da satisfia dac'h evit va fec'hejou tremenet, da zrec'hi va zeotationou da zonet, da gorrija va goall inclinationou ha da bratica ar vertuziou pere a ao eonvenabl d'in. Carguit va c'halon a anaoudeguez vad evit ho madelez, a gassoni evit va defautou, a garantez evit va neasa, hac a zisprijanç evit ar bed. Grit d'in, va Doue, caout memor d'en em soumeti abalamour deoc'h d'ar re ho deveus da c'hourc'hemen d'in, da vesa charitabl eo andret ar re ma em eua da c'hourc'hemen dezo ha da vesa prest da bardoni d'ar re a so control d'io. Va sicourit da drec'hi ar plijadur dre ar vortification, an avariadet dre an alusen, ar goler dre an douçder hac an diegui pe an degout dre an devotion. Va Doua, ma rentit prudant er pez a antreprenin, courajus en danjerou, patiant er gontroliezou hac humbl en isauou mad. Grit ma vezin attantif em pedennou, moderet en repasiou, fidel d'am deveriou ha ferm em resolutinnou mad. Va Doue, grit ma anavezint peguer bian eo an donar, peguer braa eo an eê, peguer ber eo an amser ha pegueit eo ao eternite. Grit ma en em breparin d'ar maro, ma em bezo aon rac ho parn, ma evitio ao ifern ha ma obtenin ar barados. Dre ar meritou eus ho Map uoic hon Autrou Jesus-Christ. Ameo.

---

## AVERTISSAMANT EVIT AR SEIZ SALM.

AR aeiz Salm eus ar Binijen a so bet ato eo un istim hac en ur veoeration quer braa en Ilis J.-C., hac ar griatenien fidel ho deveus bet a bep amser disquezet quement a zevotion evito, na deus izom da lavaret ama oetra evit meuli ha recommandi ar salmou

santel-ma d'ar bobl. Quement meuleudi a ouffer da ober anezo, a ve dister meurbet en comparæson d'an hini a veritont.

An Ilis santel a laca len ar seiz Salm-ma er ceremoni eus an absolven pehini a vez roet d'ar benitantet public ha d'ar re iscumunuguet, hac en afflictionou dreist-ordinal; ha peb guener epad ar c'hoaraïs e custum ive ho recita, evit pellaat goaligner Doue divoar ar bobl, hac evit apesi he goler; dreizo'ta a fell d'an Ilis calmi coler Doue.

Quement-se oll a zisquez deomp erfat ho deveus ar seiz Salm ur vertus particulier evit ar binijen, hac ez int langaij ar bec'herien pere ho deveus ur guir dezir d'en em reconcilia ouz Doue, pehini o fallout dezan ober trugarez en ho andret, a zesq dezo er salmou-ma pe en fæçon e tleont he goulen outan.

Ar seiz Salm a Pinijen, eme un escop santel, eo tensor ar benitantet, hac a servij dezo da vodrier, da gleze, da gre, da refuij, da instruction, da gonsolation, da vagadur, da remed ha da rei dezo ar vuez. Livirit-hi eta devota ma ellot ha liessa ma ellot, particulieramant pa dostaot ouz ar sacramant a binijen pe a gonfession, hac en amserion santel eus an Azvent, eus ar C'hoaraïs hac eus ar C'hotuerou, pere oll a so poenchou destinet d'ar hinijen gant hor mam santel an Ilis. Profitabl bras e ve deoc'h ho lavaret so-quen ur veich er sizun, mar ho pe amser, ispicial mar hoc'h eus offanset Doue cals hac en fæçoniou dreist-ordinal, evit ma reot ive ur binijen dreist-ordinal bennac, ha ma lequeot ho poan d'en em reconcilia ganta erfad dre ar Salmou santel-ma, diouz an exempl eus ar benitantet vras David ha sant Augustin. He-ma oc'h anaout erfat peguer vertuzus int evit obteni ar pardon digant Doue, a eureu o lacât deza ec'hars e vele pa edo en he glenvet marvel, hac ho recitas bete an halanad diveza gant un abondanç a' huanadou hac a zaëlou, pere a zisqueze erfat edo he galon er memes santimanchou ma edo

calon ar roue David peoitant, pa ho c'homposas dre inspiration Doue evit servijout d'ar banitantst-all couls ha deza he-unan.

Er gommançamant hac er fio eus ar seiz Salm e rs deomp an Ilis lavaret an Aotifooen pe ar Recommandation-ma: *Ne reminiscaris, Domine, delicta nostra vel parentum nostrorum, neque vindictam sumas de peccatis nostris*; da lavaret en (*Autrou Doue, n'ho pêt quet a vemor eus hon offançou, nac eus a re hon tud, n'a dennit quet a venjanç eus hor pec'hejou*); hac oc'h ober deomp lavaret eus hon offançou, ha non pas va offançou, e ro deomp da enteoi penaus e tleomp dre ar seiz Salm-ma pidi Doue da bardoni d'ar re all ho fec'hejou couls ha deomp hun-unan, hervez ma hon oblij ar garantez a dleomp da gaout an eil re evit hoo hentez ac'hanomp. Ar c'hustum bac ar pratic da recita ive ar seiz Salm a Binijen evit an Anaon eus ar purcator, a so ancien bras.

Rac-se'ta, pa ho leverrot, adressit-hi da Zoue, non pas epquen evidoc'h boc'h-unan, mæs evit ar re-all quen beo quan maro, persuadet ma tleit beza penaus, o pidi evit ar re-all, na lammit netra divar ho coust na d'be rentet deoc'h eo doubl. Hognen dreist peb-tra offrit-hi evit bo querent, ispicial evit ar re ma boc'h eus recevet ar vuez diganto, evit quement-se eo e ra an Ilis mention expres anezo er Recommandation-ma: *Ne reminiscaris, Domine, etc.* (*Autrou Doue, na zale'hit quet a vemor eus hor pec'hejou nac eus a bee'hejou hon tadou hac hor mamou*); hac ar charita pehini hon rant-interesset ive en quenver hon nessa, a c'houlen ma quemerremp cals moi iDterest evit ar re ma hon eus ar muis union ive ganto hervez ar goad. Roomp dezo eta lod eus an daëlou a raï deomp ar speret a binijeu da squilla evit obteni dezo, pe ar c'hraç da vouela ho fec'hejou, mar d'emaïnt c'hoas en buez, pe ar remission eus ar poaniou ho deveus meritet dreizo, mar d'int eat eus ar bed-ma, pa na d'emaïnt

mui en gallout da satisfia evitho ho-unan nemet dre an tân.

*Hoguen pa leverrot ar seis Salm evit an Anaon. eus ar purcator, en peb Salm, eleac'h ar* Gloria Patri, *ec'h ajoutot ar c'houpl-ma.*

| | |
|---|---|
| Accordit d'an anaon fidel,<br>Ma Doue, ar repos eternel,<br>Ha caeit-hi d'ar sclerijen<br>Evit ho quelet da viquen. | Requiem æternam dona eis, Domine, et lux perpetua luceat eis. |

*Pa rancontrot er Salmou-ma certen andrejou pere ne ellot quet da gompren, adorit Doue hac en em humiliit, oc'h anaout hoc'h ignoranç, hac ho pêt neuse ar memes intention en devoa ar roue penitant David pa ho frononças dre inspiration Doue.*

---

## AR SEIZ SALM EUS A BINIJEN.

| | |
|---|---|
| *Recommandation.* | *Antiphona.* |
| N'hopêt quet, va Doue, a sonj eus hon offançou. | Ne reminiscaris, Domine, delicta nostra. |

*Ar Recommandation pehini ne reer ama nemet he c'hommanç, a gueffot het-a-het en fin ar Salm diveza tu ma varlerch.*

### AR C'HENTA SALM A BINIJEN.

Var an ear: *ouzoc'h, va Doue, me gofessa.*

*Er Selm-ma e tescomp, o veza troublet hac afflijet gant hor pec'hejou, en em recommandi da Doue evel un den clan d'he vedecin pehini a zifer he iac'haat; oc'h huanada hac o vouela en presanç Doue pehini a gleo alafin ouz hor peden hac ouz hor gouelvan, hac a ro deomp ur guir fizianç da veza diliveret ganta diouz an oll adversourien eus hor silvidigues.*

*Psalm.* 6.

| | |
|---|---|
| MA Doue, n'am reprenit quet<br>D'ar poent ma viot courroucet;<br>Na exercit quet em c'hêver | DOmine, ne in furore tuo arguas me: neque in irâ tuâ corripias me. |

Miserere meî, Domine, quoniam infirmus sum : sana me, Domine, quoniam conturbata sunt ossa mea.

Et anima mea turbata est valdè : sed tu, Domine, usquequò ?

Convertere Domine, et eripe animam meam : salvum me fac propter misericordiam tuam.

Quoniam non est in morte qui memor sit tuî : in inferno autem quis confitebitur tibi.

Laboravi in gemitu meo ; lavabo per singulas noctes lectum meum, lacrymis meis stratum meum rigabo.

Turbatus est à furore oculus meus : inveteravi inter omnes inimicos meos.

Discedite à me, omnes qui operamini iniquitatem : quoniam exaudivit Dominus vocem fletûs mei.

Exaudivit Dominus deprecationem

Ar rigol vras eus ho coler.
Autrou, ho pêt onzin truez,
Rac brás eo va sempladurez ;
Ha rentit salo va ene
Troublet gant he infirmite.
Afflijet oll ê va c'halon
En stad miserabl ma emaon ;
Pe vete queit, c'houi va Doue,
Em dilessot-me cousgoude ?
Distroït onzin, va Doue,
Hac a boan tennit va ene ;
Ha ma sauveteit ivez
Abalamour d'ho trugarez
Rac er maro eus ar pec'het,
E vec'h gueneen ancounec'het ;
Nac eu ifern piou a rento
Nepseurt meuleudid'hoc'h hano?
Ne allan mui o teplori,
O c'hirvoudi, o c'hlac'hari :
Ma guelet bemnos a dempran,
Quement a daelou a squillan.
Ma daoulagad a so troublet
Gant dipit o veza choumet
Etouez va oll adversourien
Quer pell, hep ober pinijen.
En em retirit diouzin,
C'houi oll quement so noasus d'in,
Rac me sant en deus va Autrou
Clevet ar voez eus va daëlou.
Ia, Doue en deus exaucet
Ma oræson ha va requet ;
Recevet en deus an Autrou
Ma feden diouz va desirou.
Bezent va oll adversourien
Leun a vez hac a droublien ;
Distroent ho c'hein da dec'het pront

Gant

Gant confusion ha gant spount.
Rentomp gloar d'an Tad eternel,
D'ar Map ha d'ar Speret Santel,
A so en un Doue tri ferson,
Meulomp-hi a greis hor c'halon.
Ar memes gloar a ioa a viscoaz
Ra vezo rentet brema c'hoaz ;
Hac ato ha da virviquen
D'an Dreindet en un Doue epquen.
Evelse bezet grêt.

meam : Dominus orationem meam suscepit.

Erubescant et conturbentur vehementer omnes inimici mei : convertantur et erubescant valdè velociter.
Gloria Patri, etc.

AN EIL SALM A BINIJEN.

Var ton *Guers ar Gananeen.*

*Er Salm-ma e tescomp distrei ouz Doue pa zeu ar remors eus hor pec'hejou da bicat hor c'honsianç oc'h anaout dre hon experianç peguen eürus eo un den a zeu da gofes ha da regreti erfat he bec'hejou, e scoas nep a zeu da galedi er pec'het hac a denn erguisse coler Doue var he guein. Anaout a reomp ama ive madeles Doue en hon andret, pa zeuomp d'en em reconcilia ganta. Goulen hac esperout a dleomp ar victoar a-enep an dentationou hac an oll adversourien eus hor silvidiguez ; hac e confier erfin an oll dut santel d'en em rejouissa en Doue.*

*Psalm.* 31.

EUrus ar re ma ê pardonet
Dezo gant Doue ho c'hrimou,
Hep e ve mui desolo chomet
Dirac he faç hn fec'hejou !
Eürus an den en deus oblijet,
Dre voyen ur guir binijen,
Doue d'ancounec'hât he bec'het,
Heb he rebeich dezan biquen !
O veza tavet var va fec'het,

BEati, quorum remissæ sunt iniquitates: et quorum tecta sunt peccata.
Beatus vir cui non imputavit, Dominus peccatum : nec est in spiritu ejus dolus.
Quoniam tacuī, inveteraverunt ossa

mea: dùm clamarem totâ die.

Quoniam die ac nocte gravata est super me manus tua: conversus sum in ærumnâ meâ dùm configitur spina.

Delictum meum cognitum tibi feci: et injustitiam meam non abscondi.

Dixi: Confitebor adversùm me injustitiam meam Domino: et tu remisisti impietatem peccati mei.

Pro hâc orabit ad te omnis sanctus: in tempore opportuno.

Verumtamen in diluvio aquarum multarum: ad eum non approximabunt.

Tu es refugium meum à tribulatione quæ circumdedit me: exultatio mea, erue me à circumdantibus me.

Intellectum tibi dabo, et instruam te in viâ hâc quâ gradieris; firmabo super te oculos meos.

Elec'h e gofea prest gant feiz,
Dre archagrin oun bet disec'het,
O hirvoudi epad an deiz;
Mæs o santout ho torn, va Done,
Nôz deiz varnon o ponnerat,
Oun troet ouzoc'h em adversite
Gant ar remors oc'h ma ficât.

Avouet em eus en confusion
En ho presanç va oll bec'het,
Evit nep mez ha confusion;
N'em eus en qoet ouzoc'h nac'hat,
Eo em accus a rin franchamant,
Em'on-me, gant queuz em c'halon,
Ha c'houi hoc'h eus liberalamant,
Va Done, roet d'in ar pardon.

Quement hini a zesir ivez
Obteni eveldon ho craç;
Epad an amser a drugarez,
En em strinco dirac hoc'h faç;
Rac-se ne dostaï quet ho coler
Ouzan, pa zeuot d'he discarga
Evel un diluij var ar pec'her
A chom bep en eru gorrija.

Cals a druhuillou a stourm ouzin
Dre va fec'hejou meritet;
Hoguen dec'h-hu, va Autrou divin,
Em eus enno recours bepret;
Choui eo va oll gonsolation,
Plijet gueneoc'h va freservi
En quement poan ha tentation
So a bep tu oc'h ma fressi.

Em c'halon em eus an assoranç

E comsit ouzin evellen ;
Rei a rin deoc'h an intellijanç
Da drec'hi hoc'h adversourien ,
An hent guirion deoc'h a zisquezin
Da drei divar ar pirillou ,
Ha varnoc'h ato ec'h arretin
Eus va daoulagat ar sellon.

Nolite fieri sicut equus et mulus : quibus non est intellectus.

Diouallit na zeuac'h evel mulet
Ha queseq a so hep ræson ,
Da heul an desirou revoltet
Eus ho coall inclination ;
An Autrou Doue a oar brida
Dre gals a bunitionnu
Ar re ne dostaont quet outa ,
Oc'h heulia ho lassionou.

In chamo et fræno maxillas eorum constringe : qui non approximant ad te.

Forz goaligner a justiç Doue
So preparet d'ar bec'herien
Er vuez presant hac he goude,
Ma na reont quet a binijen ;
Hoguen ar re a zistro outa
Gant fiziançe en he vadelez ,
A vezo favoriset ganta
En douçder eus he drugarez.

Multa flagella peccatoris : sperantem autem in Domino misericordia circumdabit.

C'houi etrezoc'h tud just ha santel ,
Ha quement so eun a galon ,
O font gant an hent mat quer fidel ,
Na zeut d'he goll en nep fæçon,
En em rejouissit en Autrou,
Ha liquit hoc'h oll joa enna ,
Ha glorifiit-en dre hoc'h œuvrou
Queit ha ma vefot er bed-ma.

Lætamini in Domino , et exultate, justi : et gloriamini , omnes recti corde.

Enor ho gloar d'an Tad , etc.

Gloria Patri, etc.

## AN TREDE SALM A BINIJEN

*Var ton* Guers ar Samaritanen, *pe var on ear gallec :* Le jour que je communie.

*Er Salm-ma e tescomp lacât hor poan da galmi coler Doue, o represanti dezon an afflictionou hon eus souffret evit hor pec'hejou, hoc or soumission gant pehini hon eus hi oll recevet hac andaret ; hac ec'h esperomp e vezimp sicouret ganta a-enep an adversourien eus hon ene, o veza preparet ato couscoude da accepti quement punition a blijo gant Doue da zigaç deomp c'hoaz evit satisfia d'he justiç. Caout a reomp er Salm-ma ar guir santimanchou eus a ur galon penitant hac humiliet dindan ar poës eus he fec'hejou hac eus a justiç Doue.*

*Psalm.* 37.

| | |
|---|---|
| DOmine, ne in furore tuo arguas me : neque in irâ tuâ corripias me. | N'Am punisset quet, va Chrouer,<br>En ho courrouz diremet,<br>Ha na usit quet ho coler,<br>Hep trugarez em andret ; |
| Quoniam sagittæ tuæ infixæ sunt mihi : et confirmâsti super me manum tuam. | Rac ma sant em affliction<br>Eus ho justiç ar birou,<br>Ha varnon ho punition<br>A bonnera, va Autrou. |
| Non est sanitas in carne meâ à facie iræ tuæ ; non est pax ossibus meis à facie peccatorum meorum. | Ma iec'het a so ruinet<br>Gant spount o consideri<br>Em eus quement hoc'h oblijet<br>Ouzin d'en em goleri ;<br>Ha pa sonjan em pec'hejou,<br>Ez oun quen inquietet,<br>N'allan caout gant ar remorsiou<br>Na repos na peoc'h ebet. |
| Quoniam iniquitates meæ supergressæ sunt caput meum : et sicut onus grave gravatæ sunt super me. | Dreist va fen ho guelan savet<br>Hac augmantet hep niver ;<br>Dindan ho, siouaz ! oun grevet<br>Evel gant ur beac'h ponner ; |
| Putrusrunt et corruptæ sunt cicatri- | Breinet oll eo ar gouliou<br>So grêt em ene ganto, |

